LIVRE

# BREDIAH ER FÉ,

EIT CHERVIGE

## D'ER VRETONÈD

A ESCOPTY GUÉNÈD.

---

QUETAN BLAIAD. – QUETAN LODEN.

---

1843.



É GUÉNÈD,
É ty Yehan-Mari Galles, Imprimour en Eutru Escob,
é ru er Préfectur.

## APPROBATION.

Nous soussigné, Vicaire-général de Monseigneur l'Évêque de Vannes, avons lu la présente traduction en langue bretonne des *Annales de la Propagation de la Foi;* nous n'y avons rien trouvé qui ne soit conforme à la foi, et nous croyons que l'impression en sera très-utile aux personnes dont le breton est la langue habituelle.

Vannes, le 10 Février 1843.

B. VIDELO, *Vic.-gén.*



# BREDIAH ER FÉ.

Ol en dud, emé hur Salvér (1), e hanànou reihmad er ré e vou a me scól, dré er garante e vou güelet étré-z-hai. Hag é gùirioné, ér pen quetan ag er Grecheneah, quer sterd ha quen tnem e oé er garanté étré er fideléd, ma laré er bayanèd ind-memb: Sellet na péh ur garanté en dès en dud-cé en eil e quevér éguilé!

Leinein e ramb, ér Scritur santel, penaus er Grechénion a Jerusalem e hum gâré quement ma vezé het credet ne oé én hai ol nameit ur galon hag un incan hemh quin. (2). Ind hum dolpé ér memh léh aveit gobér ou fedenneu, eit clenet conzeu Doué, eit tostat d'er Sacremanteu; ha goudé, ind e guemére, doh er memh taul, ur prèd, avel hredér, é ty er memh tad. Ne vezé qnet cleuet larét én ou mesq: en dra-men e zou d'eign, hag en dra-zé e zou d'id; ne oé ahont na peur na pinhuiq; rah er fideléd en doé bet degasset én ur bern ou madeu étal treid en Apostoléd, eit ma vehé bet lodéc peb-unan ag er péh e aparchante d'en ol.

Güélet e ramb hoab, é liéreu sant Paul (3), penaus en ilisieu en doé groeit en Entru Doué dré zeonrn en Apostol-zé e ré, guet calz a blijadur, lod ag ou maden eid er ré peur e oé é mesq er Grechénion a ilis Jerusalem.

Ha ne oé quet hemh quin lod ag ou madeu, mæs ou madeu aquêrh, ha memh ou huhé en devehé er

(1) Joan. cap. 13, v. 35. (2) Act. cap. 2. (3) Epis. ad Cor. c. 8.

Grechénion quetan-men reit guet gred aveid ou bredér er fé. Bout yein a galon hag hemb sourci é quevér tud en doé er memb fé, querelous èl d'hai galhuet de ranteleah en nean ha mâguet guet Corv ha Goaid hur Salvér, er Grechénion ne gredent quet penaus é ellé bout quement-cé; ne vern petra e zigouché guet er Grechénion, ne vern ehué é péh cornad ag er hed é vehent-ind het, ol en dra-zé ou selle a dost. Eurustæt ou bredér ou groé eurussoh; ou gloès e drézé ou halon; ind e ouilé guet er ré glaharet; ind e gueméré joé guet er re e oé e lehuiné. A pe gresqué el tezen én ur vro, ol er Grechenion e drugaréqué Doué; a pe saue brezel inep dehi, nezé é vezé pedet en Eutru Doué d'astennein e zorn truhéus d'er fideléd-zé poéniet ha de verrat en amzér ag ou glahar.

Bermen, Grechenion hur bredér, el lézen a grechéneah n'en dé quet dishaval doh er péh ma oé én amzér eurus-ce. Lezen hun Doué e zon avel en hiaul, attàu er memh; en amzér e ziscar peb-tra; mæs conzeu Doué ne dremeinant quet; déh èl hinihue, hag èl hinihue é vou én dehuéhan dé ag er hed. Gùir-é attàu er péh e leinamb ér Scritur santel (1): er ré e zou hemh caranté hag hemh sourci é quevér ou bredér, er ré-zé en dés nabet ou fé; goah-ind eid er bayannèd; n'en dint quet mui crechénion, rac er Grechenion hum gâre ètre-z-hai.

Hama, hur breder queih, hui péré e banbuer hag e zou e guirioné crechénion gredus, é hamh de gonze d'oh a vredér e hoès ér puar horn ag er bed; rac en Ilis Catholiq, hur mam, en dès bugalé é peh bro idan tro en hiaul; ni e falte d'emh rein d'oh de hanàouet stad hou predér a lézen, eid ma pedehet eid er ré a nehai e zou é poén, ha ma rehet un draicg benac ag hou madeu eid er ré a nehai e zou én dobér.

(1) Epist. ad Tim. cape 5.

Ah ! liès pe leinemh é gallèc el livricg a Vrediah er Fé, liès é tigouéhé d'emh larèt : perac hur hredér peré ne houyant nameit er hrehonèc n'ellant-ind leine en treu caër a leinamb-ni ! Hama, hur bredér queih, ni hun nès vennet hou laquat de vont lodèc én hur plijadur ; hag, aveit quement-cé, é tistroamh é brehonèc el livricg gallèc a Vrediah er Fé. Pligeét guet en Eutrn Doné ma cresquon muyoh-mui hou fé hag hou caranté é leinein en tren caër e dremeine ér missionen ér broieu pèl hag ér broïeu tro-ha-tro d'emb. Ne houlennamh nitra quin, naren nitra open ! N'en dé quet aveit gonni argand, na memb inour-é, é quemer queih Bèlean er boèn d'hobér el livricg e hoès én hou tourn. Allas ! ne denneint a guement-men nameit tregass ; mæs paiet-veint erhoalh hag open, mar det de vout erechénion gredussoh, goudé hou pout leinet hul livricg. Hoah ur hnéh, ne boulennamh nitra eid omb-ni nameit hou pedenneu. Mæs aveid er Gatholiquèd, oh ! ni e larou d'oh : « Chetu amen hou predér « idan goalen en tirantèd ; pedet, pedet hemh arsàu » aveit-hai ! É lèh aral, en Ilis, hur mam, e houni » bamdé er victoër ar hé éneberion (1) : mèlet Doué, » mèlet-ean hoah a guement-cé ! Sellet, ér vro-zé, » hou preder é ridée gnet quement a hred én hent » e gasse d'en neau. Mæs, allas ! izélec bras-ind ; dobèr ou dès a bep-tra. Hui peré n'en d'oh quet ollicg » quer peur èl d'hai, reit dehai en alèzon ! Petra e » houlennér guet-n-oh, eit ma vehet lodèc ér madeu sdiritnel e zacor en Ilis, hur mam, d'er ré e zoué Brediah » er Fé ? Nitra diæz na coustus : ur *Bater*, un *Ave*

(1) Enebour. Er gair-men, péhani e laquér perpet, é Quimpér, é lèh anemis, en dès ur hourien breton : éneb – en hani e zou éneb d'eign, e zoo m'énebour. – Anemis e za ag er gair gallec *ennemi*, pé quétoh ag er guir latin *inimicus*.

» *Maria* hag er bedenneg-men : *Sant Françæs-Xavier,*
» *pedet Doué aveid omb ;* chetu er pêh e zon de larèt
» hamdé. Ur hlanc, nr hlanc hemb quin, peb suhun,
» chetu ol er pêh e zou de zispiguein. Guet ur hlanc,
» peh suhun, hui e ellou parrat doh hou predér a ver-
» hnel guet nan, goarn én ou mesq queih Missione-
» rion péré en dès troeit cain d'on hro, d'ou hérent,
» d'en ol enrustæt revé er bed, eit monnet de zisqueîn
» lézen Doué de gueih tud péré n'ou dès hiscoah cleuet
» conze a nehi, pé e zon bet dissàuet én ur fal lézen !
» Guet nr hlanc hui e elle gobér nr vad quer bras !
» Ha hni e ellou nahein nr hlanc aveit canderhel
» hnhé ha fé hon predér ?

Oh ! hnr hredér queih, n'hou pet quet enne a hobér rai ! Doué, péhani en dès grateit en devehé bet chonge ag nr hnirennad deur daroret én é hanhue, n'ancoéhei quet er pêh e rehet eid hou predér. Én ær ag on marhue, na carantéusset un diguemér en devou guet-hou en dud vad péré en dou reit lod ag on danné ha pedet eit streàuein er fé. « Deit, e laron-ean dehai, » deit, tud beniguet guet me Zad, qneméret possission » ag er ranteleah e zou het aprestet eid oh qnént m'en » dé bet memh crouéet er bed : hui e hoes reit d'eign » de zaihrein a pe mès bet nan, d'ivet·a pe mès bet » séhed ; hui e hoès m'en goleit a pe oen nuah, ha me » beméret én hon ty a pe oen hemb logeris. Hag er » ré-men nezé e rescondou : pegource en hun nes-ni » hou mâguet, hon coleit, hou queméret én hun zy ? » Hag hur Salvér e larou : er péh e hoès groeit eid » hou nessan, m'er selle él ma vehé bet groeit d'eign » mé-memh (1). »

Él me mès el laret ihnelloh, bout-zou Catholiqued é peb hro ; n'en dès ær erbet én dé e pehani ne sàue mil ha mil boéh aveit pedein hag aveit mélein Doué.

(1) Math. cap. 25.

Él ma sàue, revé er vro, é peb ær, en hiaul aveit reia d'er bed splandér ha tuemdér, él-cé ehué, é peb ær e sàue étré deourn er Véleau Corv ha Goaid hur Salvér, eit rein sclærdér d'hur speredeu ha tuemdér d'hun ineanen. Oh na caëret un dra! é peh léh é vélér hun Doué! Ag ur pen bet en aral ag er bed, bout e zou guëneu hag e lare hanhne donce Jesus hag hani Mari, é vam santel.

El m'en dé é peb hro, é peb amzér é vou hui lézen santel quehet ma padou er bed. Ya, a houdé tonchant deu vil vlai, bout-zon bet tud en dès plégnet ou deulin é hanhue Jesus, la laret guet caranté hani en Intron Varia; ha quehet ma rei en hiaul sclærdér, é vou laret : *gloér, inour, adoration* de Jesus hun Doué! Gloér ehué d'er Hnérhiès, hur mam truhéus!

Caër en don Satan sehnel hrezel inep d'en Ilis; caër en devon er goal dud, é vugalé milignet, clasque en tu d'hi discar, hirbuiquin n'hi dismanteint. En Ilis zon él ur roh é creis er mor : counar en houlenneu ne za qnet de hen ag en discar. É guirioné, eneberion en Ilis e elle, dré m'ou lausque en Eutru Doué, gobér droug d'er Gatholiqued, scnillein ou goaid (ni er guëlou liès, allas! él livricg-men); mæs a hoaid er Varlired é sàne un æd a Grechénion nehué cid discoein splan-caër de ol en dud fal penaus ne ellant nitra inep de Zoué, ha d'er ré vad, penans hun Doué e denne lies ur vad brassoh ag en drong memb e lausque d'hobér.

Hur Salvér, eit parrat doh-emb a vout souéhet ag er brezel e vou groeit perpet d'é huir vugalé, e laras, é rang, d'é Apostoléd : m'hon casse, ét oénéd; é creis er bleidi; mæs ne greinet quet, é vein guet-n-oh : er rouanné hag en dud guelloudec (puissant) hum dolpou eit mouguein me lézen; ne zeint quet de ben a guement-cé! (1)

(1) Math. cap. 10.

Er péh e laré Jesus e zou bet gùélet é peb amzér, ha bermen hoah, é mar-a-léb, tud a bep sort, er ré hemb lézen, en hérétiqnèd, rouéed memb (péh dalledigueah!) ol en dud-cé péré e zifforh en eil doh éguilé e péh tra, hum dolpe eit gobér brezel d'en Ilis Catboliq. Mæs, én drespet d'ou hounar, en Ilis e sàue hé fen curunet a hloër, hag e scùlle attàu hé madeu memb ar bé éneberion. En Ilis e denne hé nerh a Jesus, péhani e zon hé fen; n'en dé quet ag en dud-é.

Gouyamb, Catholiquèd, é omb cribue, rac ne hramb nameit ur horv hemb quin. Er fidelèd e zou staguet doh on Bêlean, er Vélean doh on Escobèd, en Escobèd doh en Tad Santel er Pab, e zalhe léh Jesus-Chrouist ar en doar. Pe vehé torret unan bemb quin ag el liameu-zè guet péré é omb arriet, quentèh é vehemb él ur mamhre dislosquet doh er horv, péhani e vreine quênt pêl-amzér.

Quement enta el ma omb a fidelèd, é omb èl er mambreu ag er memb corv, pé, é guirieu aral, hugalé er memb mam, en Ilis, hag er memb tad Jesus-Chrouist, péhani e zeliamh gùélet én Escobèd, ha, drest en ol, én Tad Santel er Pab.

Ni e elle enta hum sellet él hredér. Penaus ne hum gârché hredér? penaus n'ou devehent-ind plijadur é tisquein é péh canton hro, hag é péh stad é ma on breder inou?

Hemb arvar, ur brechén ne zeli jamæs bont estran doh é vredér memb er ré pèllan doh é vro; ean e zeli, guet muyoh a sourci hoah, hum atercein ag er péh e dremeine é mesq er grechenion ag é vro hag ag er broieu tostan d'é gani.

Dré guement-cé ni e larou, de guetan, é péh stad en hum gave el lézen én hur bro a France; dehuéhatoh

ni e gonzou a Vro-Sauz, a Spagn, hag ebué ag er Russi.

Eit ma ellon comprenein æssob en dud a ziar er mæzeu er péb e vou laret a zivout er missioneu ér broieu pél, ni e hrei e bér gnirien en histoër ag er missioneu-zé. En histoër-zé e von laquet ér pen a bep mission.

## FRANCE.

Trugairé Doué, bul lézen santel e houni dé ha dé bermen er ranteleah a France. Aveit güelet splannoh er gouni-zé, taulamb ur sel ar er stad é péhani en eu dès bum gavet bul lézen é France a hondé hantér-haad vlai zou.

Hui e honér reih mad penaus quént er révolution quetan, ur vanden tud fal, péré neoah e guemèré en hanhue a dud *fur drès en ol*, e glasquas en tu de zismantein er grecbéneah én hur mesq. Doh ou bleuet, ur peah hag un eurustæt hemb par e vehé bet güelet ar en doar pe vehé bet discaret en ilsieu hag er Vélean laqueit d'er marhue.

Ind e ziscaras, è güirioné, billeih a ilsieu hag e lahas ebué billeih a Véleau; mæs guet er Véleau ha guet el lézen é téhas en eurustæt pél doh hur bro, laqueit peb eil pen.

Doué e lausquas en dud-cé, péré hum gredé quer fur, d'bobér revé ou çbonge, ha hui e bouér petra ou dès bet groeit. Pibue n'en dès disquet ha cannet liès er hnerzen quen truhéus e scribuas d'er boble a Végnein en Eutru Nonrry, forbannet pél doh é gueih vngalé.

N'en dès quet tu de larét guel é péh stad disconfortus en bum gavé er ranteleah én amzér truhéns-cé:

O rantelrab a France! ô hro disconfortet!
É péb mor a dristé é ous-té bet taulet!
Guébaral é oès lan a bep coutantemant,
Ha bermen ne bès muí meit anquin ha tourmant!

Ur vanden treiterion, bemb fé bag hemb lézen,
En dès ha tismantet ba laqueit peb eil pen!
Lamet ou dès guet-n-id ol joéieu er galon
Hag ha taulet én dòn ag en affliction!

Onilet, men denlegad, Æled en nean, onilet!
Deit ol pobl ag en doar, deit ba consideret
Hàg can zou bet biscoah guélet ur melconi
Hag ur gloès a galon haval dob bun bani!

Red-é bout bet ar en doar én amzér eabus-cé eit gout de betra é lez ur vro bemb fé ha lézen! Deit-oé, én ur gùir, ranteleah Satan ar zoar France. Éneberion er fé, en dud e hum lare *fur drés en ol*, en doé digasset én hur mesq en déeu eurus ba bourrus-cé!

Neoab en Eutru Doué e daulas ur sel a drubé ar hur bro, a pe hnélas é oé bet castiet erhoalh. Déieu eurussob e sàuas ar zoar France; un dén guelloudèc (puissant), péhani, allas! n'en dé quet bet attàu croaidnr sentus d'en Ilis, e zigueoras en ilisieu é péré e cresqué en drein, pé a beré é oé bet groeit marchaussieu. N'ellér quet nahein é ma bet nehou nezé un bobéerour mad d'bul lézen.

Un darn bras a me leinerion en dès chonge, bemb arvar, ag en diguemér rarantéus e hras ou devéd d'er Vugulion e oé bet pélleit, é gùirione a gorv, mæs biscoah a galon, doh ou farræsieu.

Ér blai tribuéh cand deu, pe zistroas er Vélean ér ranteleah a France, e péb stad glaharus, allas! en hum gavé quasi ol en escobtyen.

D'an tu, bout e oé boah billeib en devoé caz doh hur religion santel; calz péré n'oa devoé na caz na caranté erbet eit-bi; calz anfin péré n'bi hanânent quet tam erbet. Dibaud-oé er güir Grechénion.

D'en tu aral, bont-oé billeib mnyob a parræsieu eid a Vélean de laquat én hai. Ne oé quet memb erhoalh eit laquat unan hemb quin é peb parræs ar er mæzeu. Paud mad a Vélean e oé bet guillotinnet; paud mad a oé marhnet ér prisonieu; pand mad ehué beiet (interret) ér broieu aral. Gloahne e oé er ré e chomé, hag er mnihan a nehai e oé boah mabignet. É mar-a-escobty e huelér cand, cand bantér-hand parræs hemb Bélég erbet. Penans n'en devehé el lézen hum gollet ér parræsien-zé? Penaus n'en devehé hum daulet d'en drong qneih tud forbet a bredéguen hag a sacremanteu?

Ér blai tribuéh cand pnarzéc, pe zistroas er Vourbonned é France, ol en dud e gredé penaus é be el lézen de vlenein a nehué, hag er Vélean de vout stancoh. Ne oé quet mni a vrezel; en dud youanq en devehé bnm zouguet guet gréd d'er seminérieu, mah e vehé bet é monnet abarh. Allas! en Ilis n'en doé quet mui a vaden nac a inourieu; poén ba labour e oé é hortoz er Vélean én on farræsieu; é mar-a-escobty ne recenent (tra calet!) gnet tud dirollet meit anjulieu eid ol trugairé. Ret e oé enta sellet gloër Doué hemb quen ha salvedigueab en nessan én ur monnet d'er semmerieu: gloahne é bet attàu é mar-a-escobty er Vélean; n'en dès quet bet mah étal d'or en Ilis. En dud e glasqué madeu hag inourieu en dès pélleit doh-t-hi, ba guel arzé!

Er Vourboned neoah en devoé chonge é oent bugalé de sant Loeis, bag ind e brè quement él ma ellent eit streàuein er fe. Mæs, ag ou zu, en dud fal ne choment quet é poés : ind e streàué é peb léh livreu lous ba fal, hag e bré quement eit sonnat ranteleah Satan, él ma brè er Vélean eit sonnat hani Doué. Ellein e rér, bemb guen, larèt penaus e hès bet, é pad puemzée vlai, gourén, brezel étré en dud vad hag en dud fal, étre bugalé Jésus-Chrouist ha rè Lucifer.

Ér blai mil eih cand tregond, en dud fal e laras : gonniet hun nès ; touchant é vnu laqueit ér bé lézen er Grechénion ! En dud vad iud-memb e greinè hag e laré : petra-vou ag er fé ér ranteleah a France ? O men Doué ! bui e hoès vennet discoein d'en ol penaus ne boès dobér a zén erbet eit donnet de heu a streàuein hag a sonnat bou lézen santel. Tra souéhus ! a houdé er blai-zé memb en en dès gouniet én ur fæçon barbudus hul lézen é peb corn ag er ranteleah ! É Paris, carguet-é en ilisien é pad er hoareis ; guèlein e rér, é ilis en Intron-Varia heta seih hag eih mil dén é cheleu, peb sul, er predégueu caër e hrà inou Béleau de béré Doué en dès dacoret uerb ha furnès eit conze ag bul lézen santel.

Er péb e buélér é Paris, e huélér ebné ér bérieu bras aral. D'er hoareis déhuéhan, er guér a Vourdel hum zougué d'en ilis é péhani é perdégué ur Menab a urh sant Dominiq. É Nanned e hès bet guèlet er memb tra. Ér ur guir, e peb léh, dré vadeleah Doué, é hès lusq trema hul lézen.

Cheleuet, hur bredér, ba sellet na caëret un dra e dremeine én ur bro a France ! A bondé puar blai hemb quin m'en de bet hanàuet dré en Tad Santel er Pab en Arh-brediah sàuet é Paris eit conversion er heherion, bout-zou a vremen arrollet ér Vrediah-cé tri million a bep ouaid hag a bep hro.

Étal er vrediah-cé, é hès hoah sàuet ur vrediah aral hanhuet *Brediah Sant Uissant a Baul*. Er re e zou ér vrediah-men e ya de huëlet en dud peur, é spécial a p'en dint clau, eid ou bonfortein ha rein un alézon benac dehai, ha nezé ind e gonze dehai a Zoué hag ou dougue de zistroein d'hul lézen, péhani hi hunan e elle scauual er poénieu ag er bed-men.

Er vrediah-men e zon strohuet quasi é peb kér ag er ranteleah. N'en dé enta un dra caër gùélet tud youanq, én uehnè-han ag ou buhé, é troein cain d'imbadeu er bed eil menuet de dy er heib peur clan astennet ar ur gulé a hloès! Tud youanq ind-memb en dès crouéet er vrediah-men, ha nombre er vreder e saue bremen de var-a-vil.

Oh! birhuiquin n'ancoéhein er blijadur e mès bet é huëlel é tostat d'en daul santel en dud youanq-cé én un ilis e Paris, é ilis Sant-Uissant ou fatrom. Relégueu er Sant e huëlér drès en autær, én ur vouistre argand; en Arhescob e laré en overen; Escobéd aral e oe ar ou zrôu tro-ha-tro én ilis; Bélean, hugalé sant Uissant e gargué er heur; é verhed, leannezed er *Charité*, e huëlér é creis en ilis; nezé, a gley hag a ziheu, ér chapélieu, é oé en dud youanq ag er vrediah. Ér momand ag er gommunion, ol en dud youanq-cé e sàuas hag e yas de guemér ou Doué! Naren, en Æléd én nean n'en dint quet caërroh eit ma oé en dud-cé a pe zichennas Jesus én ou halon! Naren, n'ancoéhein quet birhuiquin en dé-cé! Ag ou deulegad, a me ré ebue, é scuillé dareu; ne oe quet dareu huerhue e oé er rè-zé, rè a lehuiné e oent. Trugairé; tud youanq, eid er blijadur e mès bet guet-n-oh! Trugairé, drès peb-tra, eid er vad e hoès groeit hag e hret hoah bamdé én hur bro a France! Bennoh, ya, bennoh Doué ar hou penneu!

Hui e hoèle enta, hur bredèr queib, é houni bamdé el lezen én hur mesq. Gûir-é larêt penaus a houdé mar-a-vlai-zou, en Entru Doué e gresque er burhudeu en e Ilis santel. Hemb arvar, hui e hanàu er burhudeu digouéhet é Rom, ha hui e hoès ouilet, guet joé, é deuet conze a vadeleah Doué e quevér er heih juif hanhuet Ratisbonne. Er mis catan-gonyan dehuéhanmen, ur burhud quer souéhus él en hani a Rom, e zou arrihuet é Nice e France : mar-a-dnan e zou bet guélleit a glinbueden ne lausque mui fiance erbet, dré m'en des bet goulennet secour er Huérhiés. Eilein e rèr larêt penaus a houdé amzér quetan eu Ilis, biscoah n'en de bet stancoh er burhudeu.

Mélanah Doué, Crechenion, mélamb-ean a guementcé henh arsàu. Bretoned, ni Catholiqued gredus, ha ni e chomou-ni ardran ? Non pas, ni e gârou ehue muyohmui hun Doué ; ni hur bou muyoh-mui a sourci eid hur salvedigueah. El-cé revou groeit.

---

## TONG-KING, COCHINCHINE HA CHINE.

Hirissein e ran é scribuein er guirieu-men : *Tong-King* ha *Cochinchine* ! Eilein e rèr larêt é ma ruet en doar ag er vroieu-ze guet goaid er Vartured, hag é ma renevéet ahont amzer quetan er fé. Er memb cousar e zou é énchérion hul lezen santel, hag er Grechenion e hes ehue ur galon quel lèat ha quer sonn.

D'un tu, é hueler hugale Satan é stleigein hur bredèr dirac er varnerion ; neze en ou goapant ; ind ou dispenne a dauleu, ind ou arri guet rangennen hoarn, hag ou Laque é bassefoseu eahus. D'un tu aral, guélèt e rèr er Gatholiqued tàen a lehuiné é creis er poénieu calettan, dré m'en dint confortet dré hraece en Entru Doue; El en Apostoled, mélein e rant madeleah Doué,

rac ma receuant eit hanhue Jesus-Chrouis tauleu hag anjulieu.

Larein erèr debai : nahet Jesus-Chrouist, ha lausquet-vou guet-n-oh-hou puhé ; ind e rescond : n'hun nès quet eun erhet ag er marhue ; n'hun nès eun nameit ag er pehed. Groeit er péh e garehet ag hur horv ; mæs ni e venne salvein hun inean.

Nitra ne elle ou disparti doh caranté Jesus, nac er gloès, nac eu anquin, nac an nan, nac er gleau ; nitra, èn ur gair, nac er marhue nac er vuhe n'ou dispartiou doh Doué !

El hur Salvér doh er groéz, ind e bède aveit ou ceeberion, hag e ra ou bennoh d'er ré e ra ou malloh debai.

Pe za er bonrreau de zistague guet é hlean ou fen doh ou horv, hanhue Jesus hag hani Mari e zou ar ou guéneu. Hui e hueleu hanhueu Béleau a France e mesq hanhueu er ré e zou bet guel guet-hai colle ou buhé, eit dihabein ou fe. Ellein e rer larét e ma bet chué martir ur Bélèg guenedieg a barres Plouhinec, é escobty Guenéd, er heih Candalh, péhani, aveit téhein é raug eueberion hul lezen santel, hum dennas ar lein ur manne, hag e varhuas inou guet en nan.

Chetu, hur breder queih, é péh stad glaharus é ma bermen hroieu è peré e vleue guéharal el lezen a Grechéneah. Lahein e rér er Vélean hag er fideléd, dismantein e rér en ilisieu ; hoah ur hueh, rüet-ò en doar guet goaid er Vartiréd, ha goleit-é guet mein en ilisieu discaret. Mab ur roué e oè bet dissànet dré un Escob guenedieg a France, Minh-Menh, calon tigre, en des groeit quement-cé. Marhue-e en tirantce, marhue-é, el ma varhuas Antiochus, ér souffranceu ealettan, ha oueit-e de zaccor cont de Zoué

ag é dorfættéu. Mæs n'en dé qnet tremeinet eit quement-cé poénieu er Grechénion. Mab Minh-Menh e guêrhe ar basieu è dad ; glean er hersécution e zou attàn ar benneu er Grechénion. Pedamb, pedamb hemb arsàu eid hur breder poéniet.

Distroamb hun deulegad a ziar er vro maleurus-cé, ha dissammamb hur halonen àg er béh e bouise ar nehai, é sellet er péh e zou digouchet, n'en dès nameit bihan amzér, é ranteleah bras er Chine.

Er Sauzounéd, guet gueu pe guet ræson, n'hun nès quet de zaccor hun avis ar guement-cé, en dès groeit ur brezel didruhé d'en ampelear ag er Chine ; feahet-é bet hennen é mar-a-gombat, ha red-é bet dehou goulen er peah ha pleguein d'er péh en dès gourhemenet er Sauzounéd. A vremen, en Europëenéd e ellou chom hag héli ou lézen ér Chine. Guellein e rér enta spurmantein en dé ma vou predéguet a nehué er Grechéneah ha sàuet ilisieu ér ranteleah-cé, é péhani, é pad pél-amzér, er groéz e zou bet a plom. Mar-a-hueh eu Eutru Doué hum chervige a dud péré ne chongeant tam erbet a labourat aveid é bloêr, eit degasse de ben er péh e venne gobér.



## MISSIONEU ER RANTELEAH A CHINE.

### VIQUÊLAGE APOSTOLIQ A HUQUAM.

*Loden ag ul lièr scrihuet drè en Eutru Rizzolati, Viquel apostoliq a Huquam, d'en Duchentil carguet ag en œvre a vrediah er Fe.*

U-Cham-Fu, en decved de a vis Guenver 1841.

TUCHENTIL,

En Eutru Joset, hur procnlour è Macao, en dès me honviet de zavai d'oh en nehnitèden ag er mission a behani é on carguet. Me mês hum rantet guet plijadur de beden me ami, assuret penaus er pêh e larein d'oh a zivout qnement-cè ne chervigeou meit de gresquein hou erèd ha volante vad eid en œvre caër a vredah er Fé. El-cè ehue, Crechenion enrus ag en Europ, hui a vou lodèc én hun trehilleu hag én hur poènieu ; ha ni-memb, confortet drè hou pedenneu hag hou caranté, ni e labourou guet mui a nerh hag a intampi eit gounit de Jesus-Chrouist ineaneu ur bohle pehani en dès bihuet beta bermen én tiboeldæt ag er bayanage.

« En eil dé a vis Gouil-Miquel 1840, ol er Grechénion péré e oé dalhet ér prison a balamord d'ou fe, en dès a nehnè comparisset dirac en tribunal ag er guér a U-Cham-Fu. Er jnge e laras dehai flastrein er groëz idan ou zreid ha miliguein Jesus-Chrouist, mar vennent torrein ou liameu. Mæs en ol en dès hirrisset doh er marhad sacrilège-zé ; ha gúel-e bet guet-hai bout taulet a retorn ér bossefos a behani ne ellent sorti nameit drè er blaouahussan torfæt.

» Er poenieu ou dès het d'andur n'en dès groeit meit cresquein ou haranté aveit Jesus-Chrouist hag eid é religion santel. Hum gavein e rè er memh prison, guet dihue servitourès de Jesus-Chrouist, ur voès payannès, péhani en doé lamet é vuhé guet hé fried. Souehet é huélet doustér ha patiantæt en nihue verh youanq-cè père o oé divlam, ha sclærderet én hé interior dré hræce en Eutru Doué, hé halon hum zigueoras d'er santimanteu crihuan a hlahar hag a anquin eid en torfæt a hehani en hi doe hum rantet cablus. En nauvèd de a Houil-Miquel, hi e houlennas er Vadient, hemh bout e poén ag en tourmanteu e zelie tennein ar nehi er résolution e guemere.

» Un dè benac arierh, ur bayannès aral, cablus ehue a vultrereah, e gneméras scuir ar hé fenigen, hag e houlennas er memh græce. Bamdé hi e ouilé he fehéd, hag e scùillé ur mor a zareu. Arlerh hi dout disquet guet en nihue servitenrès fidel-zé de Jesus-Chrouist er poenden hag er pedenneu principallan ag hur religion, hi e receuas ag ou deourn er Sacremant a Vadient, deustou de hoapereah ha rustoni er goarnour ag er prison. Ah! na pinhuiquet-e en Eutru Doué én e vadeleah! Durant ma hum chervige apostoled Satan a ol ou spi aveit distrugein Bis Jesus-Chrouist, I oue, perpet fan a garanté, o zigneor d'er bénigen caloneu er bayannèd, hag e hra dehai hanaouet religion Jesus-Chrouist, é péhani é cavant quement a nerh hag a zouster. Caër en dès en tiranted goaldrettein er Vissionnerion é quement léh ma ou havant, i'dan ou denlegad, en tihoeldæt ag ur prison, en Aviel e zou predéguet, ha Jesus-Chrouist e zou hanaouet ha glorifiet. Goaid er Varfired e zou hoah hinihue un had a grechenion. ël m'en dès-can laret en doctor Tertullien.

» Hur halon en dès hoah hum garguet a joé a p'bun nès guélet conversion ha penigen er rè en doé disertet ou fé. Un dén youanq a nehué convertisset d'er fé catholiq, hanbuet Quam, arlerh en dout souffret durand ur blai e balamord d'é fideldæt d'el lézen a grecheneah; scontet é huélet er poénieu rust ha calet preparet eit-hou, ma ne droé cain d'er fe, e sortias ag e brison én ur guèrhet ar er groéz; mæs é Escob e hras dehou quênt pèl hanàouet er vrastæt ag é dorfæt. Un de henae arlerh, galhuet dre er juge de snein el liér é pehani é oe scribuet e renonci d'er fe, ean e laras dehou guet hardehtæt : « Mandarin, » ne zougean quet hou tourmanteu; forbannet-me, » mar caret, prest-on de gùittat mem bro; mæs » gùel-e guet-n-eign merhuel quêntoh eit pehein un eil » guêh inep d'em Done. Me selle men disertereah » él un torfæt méhus e zelian bremen ouilein abad mem buhé. « — « Ma ne vennés quèrhein ar er groez, taule ahoel idan ha treid er chapelet-cé, e laras dehou nezé er juge,, pe quei a retorn d'er prison. » Quant ne cheleuas quet doh é gonzeu, hag ean e yas ahen d'er prison eit confortein é vredér pere e oulé hoah guet er meleoni ha gloès vrassan er péhed a behani en en doé hum rantet cablus.

» El-cé ehué en dès groeit ul lod vad a verhéd de bere e hras en enn ag en tourmanteu bout diffidel de Zoue. Arlerh en dout hanaouet er vrasted ag ou féhéd, ind ou dès hum bresantet a nehué dirac er juge, ha dislaret a voeh ihuel er péh ou doé groeit. Forhànnet ind bet guet en den youanq hanhuet Quam, a behani e tan a gonze d'oh.

» Ni hun nès hoah cavet ér vro a Chine er memb nerh ha vertu en doé discoeit güéharal Mam er seih brer Machabé. Ur voes a nehue convertisset en doé

ur mab uniq péhanl e oe bet galhuet d'hum bresantein dirac eu tribunal ag er goér a *Ping-Iao-Sien*, rac ma hélie ul lezen dihuennet dré en ampeleur; eau e avoucas é oé crechéu, ha queutéh é oé bet stleiget d'er prison. Er juge péhani e hras quemé en déu youauq-cé, e houleunas ehué guet er merhéd péré bam gave iuou, mar boé hanni én ou mesq hag e bélié el lézeu a grecheneah. Ind e rescoudas e credeut ol é Jesus-Chrouist hag e hélient é lézen sautel. Er rescoud nerbus-cé e boénias er juge; rac ou hasse ol d'er prisou e vehé bet gobér mui a vrud eit ne vehé gobér. Eu é gouuar, ean e verchas guet ur gorzeu ar eu doar, tro-ba-tro d'ur verh youanq, un dro rond, én ul larèt penaus en eu devehé-hi sellet él un disertourès d'er fé mar dé ér mæz a inou. Arlerh er honzeu-zé, eau e béllas guet ol e sujite. Mæs er verb youauq de béhani e eu doé ordrenet chom él léh eu doé merchet dehi, ne voulgeas quet, guet eu euu a vout sellet él un disertourès d'el lézen a grecheneah. Unan a dud er juge, curius a banaouet er peh eu deveze groeit er verh youanq-ce, e zistroas ar é baseu. Mæs, ô tra sonehus! ean bi havas ér memb léh, ar beuneu hé deulin, él ma oé dirac er juge. Ean bi bouvias de sehuel ha de sorti ag el léh-cé — « Nepas, e laras-hi dehou, me varhuon quéutoh eit gobér ur pas. » — Neoah u'eu de quet a zevri en en dés conzet er mandariu. — « Ne vern quet, mé més clenet é gonzen, ha ue banaoan quet er volauté en dés. » Er secretær e zalhas pél-amzér ar nehi, bemb guellet tenuein guet-hi guir erbet quin. Nezé ean e ziverchas, eanmemb, er mercheu eu doé groeit é vaestre ar eu doar, bag e deuuas a inon er verh youanq.

» En dén youauq e oé bet pen-caus d'en affær-zé e oé bet casset dirac er justice, hag inou, arlerh ma

oé het clasquet gobér dehou troein cain d'er fé, mæs hemh ne oé bet guellet donnet de ben, er mandarin e hras er fouettein a danleu guialen. Taulet-oé bet en ur bassefos cahus, é péhani er poénieu rustan e ziscaras er fin é gonrage. Durant ma collé él-cé é galon hag é nerh, é tas mar-a-unan ag é guérent hag a é amiéd, péré e oé payannéd, d'er güélet én é rangenneu; ha carguet ag un druhé payan doh er havouet én ur stad queu trist, ind e zalhas ar nehou de ziscoein ahoel a zianvès penaus ma tinahé er fé eit péhani ó laqué é riscle é youanquis ha memh é vuhé. « Petra» vou attàu, e larent-ind dehou, ha galon e vou él » quênt de Zoué; ur huéh ma vei guet ha dud, te » ellon er chervige él ma carei. » É vam ne oé quet bet hemh hanauouet er fal aviseu e oé bet reit dehou dré faus garanté. Quement-cé e anquinas hé halon, hag hé religion e ré dchi credein é telié rein güel aviseu d'hé mab. Hi e glasquas ur brechén fidel, hag er pedas de monet de larét d'hé hroaidur er honzeu crihue ha nerhus-men: « me hroaidur, aveid en neau » ea e mès ha laqueit ér bed, heta hremen te zou bet » perpet sentus doh me aviseu; mæs pe vehès goann » assès eit monet hinihuo inep dehai, ma tishanauché » eit me hroaidur; ne hanàuehen quet men goaid, pe » ne vehé quet mui crechén. Me hroaidur, é collo » ha Zoué, te golléhé ehué ha vam; mæs, é contrel, » m'ha c'hanàuehé hag é vehés-té ér hé. hag é roceue» hen-mé êtré men divréh ha vambreu sclasset dré » er marhue, gondé ma vehès bet martir eid un Doué » péhani en dès scüillet ar er groéz ol é oaid eid ha » salvedigueah ha me hani. »

Er honzeu-men e zegassas d'en dén youanc-cé en nerh hag er hourage e zé a golle. Ne ras mui cas erbel nag a hedenneu nag a dourmanteu er manda-

rinéd : forbannet-é bet ha casset eit birbuiquin d'en Tartari ; inou en en dès bermen calz bihannoh dehuannadein ar e boéuieu eid ar en ol riscle en des hoah de golle e fe.

É vam santel e hanàuas quênt pèl er victoér en doé gouniet hé mab. Læn a joé, hi e drugaiéréquas en Eutru Doué hag e varhuas nezé e peah hag é carantè hé Salvér Jésus-Chrouist. Pried en dén youanecq-men e zon hoah bihue guet deu a vugalé; hé feurantè e zon bras, mæs hé ol fiance e zou én Doué mad, goarnour en intanvéséd hag en orphelinéd.

» Én ur hanton aral hanhuet *Fat-Men-Sien*, en en dès hoah er grechénion reit un testoni crihue ag ou fideldet de Zoué ha d'é lézen. Er mandarin pehani e vennè bout deit mad guet en ampeleur é væstre, e zavaias ur vanden soudardéd aveit quemèr ha stleigein d'er prison er'ré ag er grechénion péré e oe bet disclæriet dehou èl er ré ahurtettan doh aviel Jesus-Chrouist. Quentèh èl ma cleuezant conze é oe arrihue er soudardéd-cé aveid on hemér, ol er grechénion gredus-men, goassèd, merbèd, bugalé ha tud conh, e yas aqnèrh de gavouet er mandarin, hag e honlennas ol guet-hou digueor en or ag er prison, rac ma oent quer cablus enan él en aral, ol é oent bugalé ha serviterion de Jésus-Chrouist. Er juge, poéniet é huélet en nombre-zé quer bras a grechénion, ou fedas de bèllat, én ul larèt penaus ne vennè gohér droug erhet dehai ; mæs él ma credent, drè er pêh en doé groeit, é oé ur gneu e laré, ind e rescondas dehou ne oé quet a choége d'hobér étré er grechénion ; gùel e oé guet-hai ol sentein doh Doué eit doh en ampeleur ; rac-cé ind e houlennè er prison pe er liberté aveid en ol.

« Mæs, e laras er mandarin, en ampeleur ne venne » quet quement-cé a brisonnerion ; ne glasque meit » unan benac. — « Hama, mé e vou, e lare unan,

» rangennet-mé e lare un aral; forbannet-mé e hon-
» lenne un drivéd; sellet mar dougean hon tourmanteu
» e lare un aral, hag ean hum scoe hemb truhé erbet.
» Chetu me fen, lamet-ean a ziar men discoai, e laré
» er ré hardéhan. »

É mesq er boéhien-cé péré e houlenné andur aveit Jesus-Chronist, é oé bet cleuet ehué canven hirvoudus er vugalé vihan. Quênt-pél er bayaned ind-memb, souchet e huélet carauté gredus er grechenion eit religion Jesus-Chrouist, e vourboutas iaep d'er mandarin, pehani e hanhuas nezé é péh fal affær en en doé hum laqueit. Davaeein e ras d'on zyér ol er grechenion, en ul larét dehus e ellent bout é peah. Quênt péllat, er grechenion vad-cé hum daulas ar ou deulin dirac-t-hou aveid en trugairéquat ag é zouster, ha peb-unan e yas é peah d'er guér.

M'em behé hoah de gonze d'oh a galz a exampleu; mæs m'ou rei d'oh de hanaouet én ul lïér aral, mar gouyan en en dès groeit honen plijadur d'oh.

† Joseph, Viquel-apostoliq a Huquam.

---

## MISSIONEU AG EN TONG-KING.

*Lïer en Eutru Retord, Escob Acanthe ha Viquel-apostoliq ag en Tong-King, d'en Eutru Laurans, Person a barræs Salles, tost de Lyon.*

Sordhuo é Macao, Goud-Miquèl 1840.

Me heih Ami,

E tan, en dehuehan de a vis mai, a von t groeit Escob a Acanthe; un dra dæz vehe d'eign laret d'oh ol er

péh en dès tremeinet ém sperèd én dé caër-zé, péhani n'ancoéheiñ birhuiquin. Eid en devout un hanànedigueah ag en dreboulanre e mès bet, é vehe ret m'hum laquehoh ém leh. Ne hoès meit chongeal penaus ma vehoh un dén distèr ha goann èl on resé en inean, a ziaguènt ur bugul seud hag ul labourér doar, péhani bamdé e zaibré é vara doh en hnis ag é dal; ha laret péh ur méh vehé eid-oh hum huélet sàuet él-men d'ur garg quen inourable. Laqueit boah ma veboh, a houdé eih vlai-zou él on, én ur vro a drebil hag a vrezel, hemb amièd na dén erbet d'hou confortein; gûéh enhet é touleu dôn en doar, guéharal é ridec dré er hoëdeu hag é clasq, avel el lonnèd gouihue, ur hrob benac eit hum goachein, gronnet hemb arsàu a éacberion a bep quis, ba de bep cource én ur riscle dalbable, ha hui e hanàuou péh quer bras vehé hou joé doh hum huélet recouret él-men guet quement a rejoeissance a berh er boble, péhani em selle èt é ami, èl é vrèr. Aveid-on-mé, méh em boé, é gùirioné, a ziarben en inour-men a berh en dud, ha muyoh hoah a zivout er græceu e recenen a zorn en Eutru Doué.

Chomet e mes, bet en déc a vis æst, ér guér a Vanille, é péhani en e mès bet en inour-de vout bet groeit escob, rac ne ellen quet cavouet en tu de zonnet quènt de Vacao. A dri mis-zou ma on amen, de laret-é é Macao, en e mès hum laqueit de zisquein conz avel en dud a Chine, én gorto a ellout predég goudé d'er ré a nehal e za de drafiquein guet er greehénion ag hur heih bro ag en Tong-King. Mæs dougein bras e ran ne varhuehen quéut gûélet er peah é arrihue eit hun lhs-ni disconfortet; rac splan-é gûélet é venne en tyrant gober d'en el grechénion ag e stadeu pé nahein ou fé, pe andur er martir.

Chetu er péh e zisque d'emb lireu deit d'emb a ne-

hué-zou de Vacao, a berh Missionerieu Spagnol, é péré ne gonzér d'emb meit a valeurieu blaouahus. Peb-unan amen, e larent-ind, e elle d'é volanté pillein pe lairéah er grechénion; ol en treu e cbervige eid er religion e zou queméret ha dissacret; er hatecbimerion hag er grechénion vad aral e zou dastumet yoh-ar-yoh e prisonnieu izel, tihoel ha loua; er Vélean e zou casset d'er marhue, pé e achihue rai abret ou buhé dre forh-scuébeiu guet el labour poenius ou dès. Quer bras dismant e zou ouéit ar en duchentil Bélean ag er vro, ma hès poên é cavouet mui amen nameit Bélean forb avancet én ouaid, pé rai cargnet a'zrougueu, pére n'ellant quet mui labourat; hag eid achihue, n'en dès mui én Tong-King a béb un Escob hemb quin eit gober bélean nehué. Open quement-cé, er péh e zou anquinussob hoah d'er galon, er garanté e yeinna bamdé hag er fé e boanna én ul lod vad a dud; hilleib e renouci aquérh d'ou religion, ha cheln ur vameu aral a zrougueu hemb fin, pére e zebehé bout ouilet guet dareu memb a oaid dré bep-unan. É guirione, er religion er gueih vro-men e ya de besq a bascu bras. Er bonnaret mandarin general a brovince Nam-dinh e zalbe mad ar er grechénion eid ou laquat, a ziar ordrénance er roué, de sehuel ilisieu aveid er faus doueéd, hag e garché memb ma vehent groeit é léh coub ilisieu er güir Doué. Ag en tu aral, er re en dès cargnet er roué a zisquein d'er grechénion er guis payan d'bobér officeu er faus doueéd, hum acquitte guet ur gréd a ziaul ag ou devér. D'er hource ag el loër nehue, hag ehué d'er pleniér, ind e ya de dyér er grechénion, e hra debai gohér inou sacreficeu d'en diaul hag inourein én ur fæçon payan ou zud coub e zou oueit ag er bed-men. Mar da d'ur hrechén merhuel, é ma ret hastein bean el laquat éa doar hemb

ne vou gonyet nitra, pé é ta en dud miserable-zé quentéh de gontraignein quéreut en hani marhue d'er beiein revé ou lézen payan. Er muihan ag er greché-nion a Nam-dinh en dès pléguet d'er péh e houlennant. Guir-é é ma én drespet d'ou halon-é é hrant er péh e hrant; mæs nerh erhoalh-é n'ou dès quet aveit di-huenne é creis ou face doh er ré ou néhance él-cé. Hum anquinein, ouilein e hrant ar er stad peur é péhani en hum laquant, drest peb-tra a p'en da d'ur missionnér benac guellout monet d'on guélet ha d'hobér dehai hanaouet en droug hras e hrant dré guement-cé; mæs ne yant quet pélloh. Mar quenignér er moyanteu dehai aveit sehuel ag er stad trist-zé, ind-c rescondot guet huannadeu ha desanspoér penana n'en dès que-léh d'er gobér. Me haste tarét d'oh neoah, penaus er doairéyeu ag er hertérieu bro aral n'en dint qnet quen anquinus-cé.

Me ya hremen, m'ami, de gonze d'oh ag er puemh martir e zou het laqueit, er hlai tremeinet-men, d'er marhue, ér san-hiaul ag en Tong-King. Chetu amen ou hanhueu : Françæs-Xavier Man ha Dominiq Uy, ca-techlmerion ; Thomas Dè, Augustin Moï ha Stevan Vinh, crechénion. Arrestet-oent bet ér breinoz ag er vro, pedost ér memh amzér ma oé bet queméret ehué en tad mourable Pierre Tu hag er médecinour Jojeh Canh.

En nàu-ar-n-uignénd a vis mai 1838, é tas ur mandarin de hronnein a bep tu er guérieg a Zuc-Trai (hanhuet liæssan Kemot), é péh léh é oe cuhet neze en tad Tu ha Dominiq Uy, é gatechimour. Ou den ou devoé bet en amzér neoah d'hum denne d'ur guer-rieg aral tost d'inou; mæs, dré dreitoureah, ne cho mezant quet ahont arré pél é peah. Ur Judas e zai de zizolein d'er mandarin unan ag er grechenion; péhani en devoe soeign ag en nen zen cuhet-men.

Salhet-oè bet er hrechén-men, hag a ziar en disclæriationeu en devoé groeit, é ellas forh-ǣz er soudarded konnet betac el léh é péhani é oent cuhet. Quenteh oent bet casset dirac er mandarin hras; hemb clasque ǣz erbet, ind e zisclærias dehou é oent crechénion, la biscoah n'ou devoé vennet flastrein idan ou zreid er grucefi.

Er hatechimour aral, hanhuet Françæs-Xavier Mau, carguet a hoarne ur preshytoèr, péhani ne oé quet goal-bèl doh Duc-Trai. A pe gleuas é oé quemeret en tad Tu, ean e yas hetac el léh aveit gout pen ag en affær reihoh, hag e gouéhas inou étre ieourn er ré fal, péré er hassas d'er mandarin bihan ag er vro. Hennen, arlerh en devout groeit é hoalh aveid el laquat de droien cain d'é lézen, hemb en devout guellet donnet de ben, er hassas d'é dro d'er mandarin bras ag er hrovince.

Thomas Dè e oé bet ehue queméret er memb déve; ur hemenér e oé a Zuc-Trai, ouaidet a seih vloaiar-n-uguénd. Cleuet en devoé, quer clous él er réral, en devoé er mandarin ordrénet d'er hoasséd bum denieia ér mæz n guér; mæs guet eun ne vehé bet croguet n hou dré en arben ag é fé, é oé bet güel guet-hou gortoz énaberion é religion ahont, quentoh eit monnet en arben dehai ean-memb. Chome e ras enta tranquilcaër én é dy, hag un herradicg amzér arlerh, ean e huélas sondardèd é arribue aveit gobér inou ou inclasqueu. Gout e ras a nezé ne ellé mui bout én gorto meit a verhuel; hag ehué ol é chonge quenteh e oé bet rein é zehuehan aviseu ha laret quenavou d'e voès. a Quomér, em'ean dehi, hur hugalé, ha quei guet-hai de chom de dy hun tud; labouret avel tud a fæçon; cherviget hag adoret er Mæstre ag en neau. Aveid on-me, ne zein quet mui d'er

» aveit rein hou cræce d'oh : groeit-ean, ha hui e » huelou peh madeleah hun nès é andret er ré e houér » aboeissein dehou. Mæs, ag en tu aral, credet ehué » é ma hum golle e bret doh hun aheurtein pélloh. » N'en dès quet hoah güerço é bès bet laqueit d'er » marhue, ér hreisté ag er vro, ur bèlèg péhani e » oé hourzet el-cé én é folleah. Hà hui, petra e yet-» hui ehué d'hobér. » — « Mandarin bras, em'ean, » groeit doh-eign avel doh ur hrechen : birhuiquin » ne guêrhein ar limage me Hroneour ha men Doué. — » Erhoalh, erhoalh, e laras er mandarin : me houér » petra e falle d'oh : splan-é gùélet e velitet er » marhue. » Hag ean e hras er boutein èn ur gouignel ag er gambre. Er bèlèg santel hum laquas inou de bedein a galon ha de houlenne guet en Tad a visericord, eit-hou hag eid é gansortèd, er græco de zerhel mad d'er fé beéd en achimant ag ou buhé.

Er mandarin e ras digasse er hatechimour Uy arlerh, hag e ziscoas en devout hilleih a zoustér hag a vadeleah eit-hou. « En Tad, em'ean dehou, hum aheurte én é » greden ; mæs te, é creis ha vrud ha quer brau el » m'en d'ous (huch vlai ar-n-uiguênd en devoe), perac » é chomehes-te ér memb dalledigueah guet-hou ! » Sente, me mab, quêrhe ar er groez, ha me rei d'id » ha librance. — Me souble amen me fen guet respet » dirac majesté er roué hag er garg inourable en des » é vandarinèd : quênt m'en doe me laqueit me mam er » bed, é on bet carguet a zonæzoneu a berh er Mæstre » ag en nean ; peb de a mem bubé e zou merchet a » hend aral dré ur græce nehué benac en dès reit » d'eign ; ha bremen m'em behé el lachoni d'en delezel » ér riscle e pehani en hum gavan ? Nompas, quement-» cé em laquehé de vout digas én é guevér, hag e » virché doh-t-hou ag en devout mui joé na caranle

» erbet doh-eign, ha biscoah ar en doar n'on dès bet
» guélet nitra haval; quement-cé e vehè hoah open
» anjulicin me zud, rac a vihanniceg en ou dès m'en
» disquet do zerhel mad doh men Doué beéd men de-
» huehan huannad; en dra-zé e vehè chuè goher goab
» ag er Bélég-men, me zad spirituel, pehani en dès
» me måguet, hag, én ur zisquein d'eign hanaouet er
» güir Doné, groeit d'eign laquat ém chonge de zerhel
» mad perpet doh é hourheméneu. — Me mab, emé er
» mandarin dehou, te gonze mad; mæs chonge chuè enta
» penaus ha Touè e zou ét lein-hont, én nean, ha
» penaus er groéz ar béhani e laran d'id querhèt n'en
» dé nameit un tamieg coëd hemb quin. — Chonget,
» hui chuè, mandarin, penaus er hoéd-cé e ra d'an-
» tand ur myster péhani ne hanauet quet-hui; penaus
» doh en inourein, é ma me Salvér-e e adoran, ha
» doh en disinourein, el ma vennet ma hrein, é ma
» en hani ean-memb e zou het staguet doh-t-hou é
» e zisinouran neze. Eit ma honychet güel en dra-men,
» laquamb e ma marhue me zud; ou ineaneu e zou
» oueit ag er vro-men; ne chome mui a nehai dre-
» men meit ou horveu : p'en dehé ur mandarin do
» larét d'eign querhèt ar ou isquern, hà me zelihé
» sentein doh-t-hou ? A dra-sur, nompas; mæs guet
» peguement mui a ræson ne zehan-me hoah respettein
» limage men Doue ! — Ne gonzès quet él-ce, eme er
» mandarin, pé é vou tronhet ha houg. — Ne hou-
» lennan quin, e rescondas er hatechimour, én ur
» saillein guet joe. »
Goudé hennen e tas Françæs-Xavier Mau. « Er
» bräuicg a zen ous, e laras er mandarin dehou;
» querhe ar er groéz, ha mar vennès hout mandarin,
» me houlennou guet er roué er garg-zé eid ous:
» mar hé güel guet-n-id neoah monnet devat ha dud,

» te elleu monnet mar carès. » Eid ol rescond, er hatechimour Mau hum goutantas a larêt : « Ne guêr-» han quet ar er groëz. » Tri pé huar nezé a officerion er mandarin, drè ur 'fans drohé eit-hou, e yas de voquein dehou hag e laras dehon, doh er boutein trema er grucefi : « groa ahoel ur pas aveit mirêt ne » varhuci. — Limage me Salvér-é, e rescondas hennen; » mui a respet e zelièhé en devout eit ne fehé en dud » rantein dehou ; ne von qnet mé e yei d'en disprisein » èl-cé. — Erboalh, eme er mandarin, damh d'en dén » couh-cé bremen. Hag ean e zalhas ar en dén ouaidet » Canh de guèrbet ar er groëz. Ne mès, eme hennen » dehou, leh erbet de vout quer fal-zé doh er Mæstre » ag en nean hag ag en doar ; » hag arlerh en devout laret er bèr guiriou-ze, ean hum laquas a nehué de bedein Done a voéh izel. — « Pède a voéh ihuel, e » laras dehou er mandarin. » Er brechen mad-men, sentus doh boeh er mandarin, hum laquas ar hennen e zeulin, ha, dirac er hayannèd-hont péré er chelcué guet ivoul, ean e laras er beden gaër *Veni*, *Sancte Spiritus*, deit, Spered-Santel, etc., hag ur beden aral hoah èn inour d'en hanhue adorable a Jesus ; achihue e ras drè voquein guet fé ha carante de dreid er grucefi. Er mandarin, souchet e huelet en devoe un dén quer couh ha quer goann-zé en hardéhtæt d'inourein el-ce, dirac en dud a lis e oé inou, ur merche a religion e sellent-ind guet drespet, e laras dehou, mæs guet ur soueh pehani ne ellé quet nehou cuhein, caër en devoé elasque er gobér : « Petra e » ra d'id-té bout quer staguet-ce doh ha lézen, abad » m'en dès crechénion aral péré e hra dizolein ou » Béleau hag ou laqua memb étré deourn en dud a lis ? » — Er memb tra, emé Jojeb Canh dehou, e zou » bet güêlet güebaral é mesq Apostolèd hur Salver :

» unan a nehai, hanhuat Judas, e drahissas é Væstre
» hag el laquas etré deourn é éneberion. — Hà petra
» e arrihuas nezé? — A p'en das er soudardèd de
» guemér me Salvér, ean e laras déhai : Pihue e glas-
» quet-hui? Er Juived e rescondas : Jesus a Nazareth.
» Mé-é, emé hur Salvér dehai : d'er gúr-cé é oent
» bet ol discarat a drèsquil d'en doar. Jesus ou sànas
» a inou, hag a nehou é hunan hum laquas étre ou
» deourn. Seilet en hoarneu e zougue en tad doh é houg;
» é ma azé èl guéharal Mab Doue sammet a rangenneu.
» — Hàg er groéz, de laréd-é, en neu dam coéd laqueit
» a drès en cil ar éguilé, mèn en hi dougas ha Toué?
» — Ean hi dougas ar é ziscoai héed el lein ag er
» Manné-Calvar, hag e varhuas inou aveid acquittein
» er boén deliet dę behedeu en dud. »

Er mandarin ne houlennas mui nitra goudé a zivout en dra-zé; ean e lausquas inou en dén cuuh-cé lan a gourage, hag e zistroas doh en tri crechén aral, Thomas Dè, Augustin Moï ha Stevan Vinh, a beré ne ellas quet muyoh donnet de ben, deustou d'e gonzeu caër ha menaceu. Goudé ma oent bet ol atercet èl-cé, er gueih tud-mon e zistroas d'ou frison, én un drugairéquat Doué hout bet cavet mad aveid andur un dra benac eid en hanhue a Jesus-Chrouist. (1) Ur bélég ag er vro e ellas monnet ur huéh de govessat en tad Tu d'é hrison; covessat e ras ean ohué liès a hueh e gansortèd a boén hag open ardro un tri-uguèndad a grechénion aral, e oé bet onrus erhoalh aveit guellein casse dehou inou alézoneu o ranne ean-memh quentéh étré er hrisonnerion aral.

Ér fin, er seih-ar-n-niguènd a vis æst, er mandarin e zougas arré inep d'er gueih prisonnerion-men un

(1) *Ibant gaudentes à conspectu concilii, quoniam digni habiti sunt pro nomine Jesu contumeliam pati.*

arrest nehué, haval pedost doh er hetan. Hui e ya d'el leinein amen: « Dré ma laque el lezen a grechéneah » er bohle de fari, ha m'en de ur vamen a zrougueu » hemb fin ar béré ne fehér quet teuel; dré m'en dé » bet, a houdé en drizèvèd blaiad a roueonni Minh-» Menh, dibnennet stert er ranteleah, ha ma taihe » attân, én drespet de guement-cé, tud a Europ, e » zou é vihnein én hur mesq, de hredèg él-qnènt hé » gûirionéen a fé ha de streàuein tren ag on lézen » é peb léh; dré ma hès hoah pand a ré sod, péré » en dès nu spered tihoelleit guet ou honzeu, hag » e zon tanlet bras guet er religion estran-zé, beta » memb n'en dès quet mui moyand d'hobér dehai troein » cain debi, na quèrhet ar hé hroéz, na disolein hé » Bêlean, ha ma hrant quênton ol er péh e ellant aveit » parrat ne vou laquet dorn ar nehai : ni hun nès » cavet é ma jaugeable castiein en dud dissent-zé guet » er rustoni vrassan, etc. Rac-cé ind e gondanne en » tad Tu ha Jojeh Canh, én dén conh-cé ouaidet e zèo » vlai ha tri-uiguènd, avel en neu a ré cablussan, de » vout crouguet, hag er puemh aral d'ou devout cand » taul hah ha de vout forbannet tri hand leàn doh » ou hro. » Er roné e dorras en arrest-zé hoah, hag e zougas un aral én é léh, péhani ne vehé quet bet mui guellet torrein. Dré en arrest-zé é oé condannet Pierre Tu ha Jojeh Canh de vout dibennet ahen, hag er réral de vout crouguet, arlerh ma vehent bet hoah dalhet ér prison abad un amzér péhani ne oé quet merchet. Er huemved dé a vis guenholon 1838, e oé het spiset dehai ou arrest a varhue; doh er hleuet, Pierre Tu ha Jojeh Canh e oé bet carguet a joe. Er hetan a nehai, dré ma oé menah a urh sant Dominiq, e vennas douguein er gusquemant ag é urh aveit monnet d'er marhue; quemér e ras ehué ur gruceñ

én e zorn. En eil e husquas ehné ur sal hnen. Er mandarin, souehet doh ou güélét doh hum aprestei èl-cé de monnet d'er marhue, èl pe vehé bet d'ur fest vehé bet, e houlennas guet-hai petra e vennent discoein dré er gusquemanteu-hont e hnélé ar nehai. « Dré m'en dint güen, emé en Tad, ind e zou ur » merche ag er burtæt e zou güel guet ur hrechén » en devout aveid en oi madeu ag en doar; en dra- » men ehué, en ur ziscoein dehou é grucefi, e zou » er groez e inouran; a pe ràn mem hulie, rac ne mès » quet vennet hi disinourein, me houlenne hi derhel » etré men divréh béed men dehnéhan huannad. »

Quentéh é oent bet casset d'el leh é péhani é telient merhuel. Ar en hent ind e ganné litanieu er Sænt. Deu sondard, péré e guérhé én on raug, e zougué deu baper ar béré é oé scrihuet arrest a varhue peb-unan a nehai. Ar hani er bélég é oé merchet en dra-men: « En déu condannet Tu, sàuet ag er guéricg a Ninh- » Cuong, é hro Nam-Dinh, e zou unan a scol hag » a lezen faus Jesus : dré gueuyér ean e streàuè el, » lezen-zé é mesq er bohle, hag e hade èl-cé er hlid » a zrougueu hemh fin; hauàuet en dès ean-meml » hag aouéet é dorfæt. Ni e aboeisse d'en ordrénanc » e ra er roué de drohein é houg.

En. ur arrihne èl léh ma telient merhuel, er va tirèd-men hum laquas un herradicg de bedein Dou Glean er bourreàu e hras dehai arsau ou feden. Crech-nion ha payannèd, ol quentéh en hum daulant d par-avi ar relégueu er menah santel; peb-unan en d veze carzet chairrein un dapennicg bénac ag é oaid un discrap quer hras e oé het ar é gorv drès pe tra, ma houyas er mandarin en dra-zé, ha ma cassa soudardèd aveit quemér er grechénon. Mæs, doh ou güélét e tostat, er ré-men e bèllas hag e lausquas er

bayannéd de gasse guet-hai é peah rorv ba pèn er martyr eurus. Er grechénion e brenas debnéhatoh er relegueu santel-zé hag ou béias guet inour én ur gueriég crechén, ér memb léh ma oé un nebedieg quént hoah ou ilis. Jojeb Canh e oé-ean bet béiet quetan rah él léh memb ma oé bet laqueit d'er marhue; mæs goudé é hès bet reit ul léh jangeaploh debou ér vorh e péhaui é oé gannet.

Penaus vebé discoein d'oh anquin er puemh aral, en ur hnélet penaus n'ellent quet nehai monnet d'en uean ar en dro guet er belég santel-men, hag én ur chongeal ér riscle ou devehé bet hoah d'hum golle e creis er brezélieu rustoh-pé-rust e ellé gohér ou eneberion dehai! Doué e guemeras truhé doh-t-hai: en dairved noz goude ma oé bet dibennet en tad Tu, étre ma oé sorbet ou spered guet er chongen anquinuseé, é seblantas dehai güélèt en tad Tu é tremeine étal d'hai hag é larèt dehai, guet ur voéh douce e ellent ol cleuet spis erhoalh: « Ne zeliet quet hum anqui-» nein, rac hou pont e rebet, hui chué, er gurunen » a vartir, deustou, aveit m'hou pou en amzér de » zastume er mékten e vanque d'oh, ma vou requis » d'oh gortoz hoah. » Bihuequeit dré er honzeu-zé, ne oé nitra arlerh e ellé ou disconfortein, hag abad open ur hlai ma oent bet hoah én ou frison, ne oent bet güélet biscoah melconius na discaret d'er hloés ag ou halon. Ol anjulieu ou goaroerion n'ou laquent quet de zibatiantein. En dra hemb quin a béhani en hum glèmment mar-a-huéh, e oé en douster rai vras a béhani é cargué en Eutru Doué ou ineanen, ha larèt e rent é oé ou féhedeu e hré ne oent quet cavet mad aveid andur ol er péh en devoé anduret er vartirèd ag er pèr quetan ag en Ilis. Rac-cé ind e yuné hag e hre a nehai ou bunan penigenneu aral; ind e ré d'er

brisonnerion payan e oé guet-hai el lod muihan ag ea aézonen e recenent a berh er grechénion, eit derhel leh er ruston ha er poénien e zelient-ind, revé on chonge, ou davnut ér prison-hont. Chome e ré bâmet dehai ol er ré ou guélé é hobér quement-cé; ha græce en Eutru Doué e hras imbér ag en dra-zé ur moyand a salvedigneah aveid er ré fallan memb a oé inon. N'en dé quet erhoalh ma ranté gloér d'en Entru Doué, ha ma crihué ér fé er grechénion a huéle en œvreu mad e hré er puemb prisonnér-men, er bayanned indmemb e oé idan en hoarneu ahont guet-hai, gouniet quéntoh hoah dré er scüir-vad e ré er ré-men dehai aveit dré ou honzeu, e hanàuas peh quer hiban ou devoé de flein, avel ma hrent, én on faus douéèd, ha puarzéc a nehai e receuas er vadient hag e holhas, dré ou dareu, er folleaheu ag on bnhé tremeinet. Na caërret treu! ur prison én Tong-King, haval mad doh en or ag en ihuern dré fallanté hilleih e zou inou, e za de vout én un taul ur gadoér a hnirioné hag ur scolage a vertuyen! Ul léh a zezanspoér, e péhani n'en des quet güerço hoah, ne vezé cleuet nitra quin nameit touyadelleu ha blasphémen hlaouahus, e za de vout él un ilis é péhani ne gleuér mui meit cannein mélodi de Zoué, gloër hag inour de Vari!

Er hurhudeu-men a hræce en Eutru Doué e zon reit d'emb aveit bout güir dré en tad Tuan, person ag er guér quetan ag er hreinoz ag er vro. Chetn amen er péh e scribué er seih-ar-n-uiguènd a huenholon: « Er hatechimour Mau, em'ean, e zisque en aviel d'en » ol brisonnerion, hag a nehué-zou puarzéc a nehai » en dés hnm rantet d'er fé. Unan a nehai e oé Hnng- » Muy, dén péhani e houér conze reih avel ma conzér » ér Chine. Én ur mis en en devoé disquet er güi- » rionéeu requissan de hout eit bont salvet; en amzér

» n'implée quet de zisquein el lézen, e laqué de oui-
» lein ar er fauten ag é vuhé. A p'en das er soudardéd
» d'en tenneiu ag é brison aveid er hasse d'er marhue,
» ean e houlennas guet er mandarin un tamirg ter-
» mén aboel aveit m'en devezé receuet er Vadient,
» græce pébani e oé bet reit dehou. A boén é oé-ean
» badéet, ma oé guélet ar é face penaus ma oé ol é ga-
» lon carguet a joé. —Petra e zehan-mé gobér bremen,
» em'ean d'er hatechimour Mau? — Monnet guet qnæ
» ha glahar ag bon péhedeu d'er marhue, e oé bet
»' respondet dehou. Er hatechimour Mau-é, péhani en
» dès er badéet, en dès ean-memb laret d'eign eu
» dra-men. » Er memb tad e lare hoah é talhé er
réral attàu de zisqnein er péh e zou requis gout eit
bout salvet, é larent er rosær mou ha paud a bedenneu
aral d'ur voéh guet er puemb prisonnér erechén, hag
é tiscoent vennein gronce distrocin ind ehué d'en bent
mad. Badéet-oent bet ol dehuéhatoh. Seih a nebai e
varhuas avel gùir grechenion, én ur bedein en ban-
hneu douce a Jesus hag a Vari. Tud hag e oé ar el
leb a pe varhuent en dés bet laret n'ou devoé quet
arsàuet a bedein Doué ar en hent, én ur monnet d'er
marhue, hag en ou devoé pedet hoah én ur arribue
el léh merchet, aveit laquat ou ineaneu étré deourn
en Eutru Doué. Doh er gréd ou devoé, er mandariu
e hanàuas é oent servitérion de Jesus-Chrouist, hag e
lhras ou dibennein én ul léh a costé, eit ne vebé quet
bet caiget ou goaid doh bani er bayannéd. Ne zelient,
hemb arvar, en taul-men ag er marhne, dré bébani é
mant scoeit, nameit d'ou zorfætteu bemb quin; mæs
er rustoni ag nu fenigen, er gréd ou dés bet de be-
dein Doné én ou frisou, e ra de gredein en en devou
bet trubé en Eutrn Doue doh-t-hai. A zivont er seih
aral, hag ind e zou boah ér prison', forbannet ag ou

bro, pé casset-ind memb d'er marhne, n'hun nès bet hoab doairé erbet a guement-cê.

Open ur blai é chomas, él me mès ean hoab laret, er puemb crechén gredus-men ên ou frison, hemb bont bet casset dirac er mandarinèd. Én achimant a vis gourbelin é oent bet arré galhuet eit monnet dirac-t-hai, ha chetu amen er péh en dès scrihuet er hatechimour Mau d'unan ag hur Bélean ag er vro a zivout er péh e zigouéhas neze.

« Dêc mil guéh e saludan me zad. En dé a bouil » santès Marthe, en nân-ar-n-uiguénd a honrbelin, er » mandarin bras en dès groeit d'emb monnet ol dirac-» t-hou. Ér gambre a lis é oé laqueit ul limage ag » hur Salvér é tougue é groez, deu gruceli lidet ar en » doar ha deu limage ag er Huërhies. Er mandarin e » laras d'emh : Chetn guërço ma ob prisonnerion, » paud mad e hoès bet d'andur ; mar caret bremen » quêrhet ar en treu-zé e buélet dirac oh, hui hou » pou hou librance : petra e veanet-hui gobér ? — » Pléguein e ramb guet respet dirac er mandarin. » N'adoramb nameit un Doné hemb quin, Croueour » d'en nean, d'en doar ha de guement tra-zon ; prest-» omb de verhuel quêntoh eit displigein dehou. Di-» bennet-ni, lamet bur buhé guet-n-emb él ma pligeou » guet-n-oh, ni e gueméron er boén-zé hemb hum » glêmme tam erbet ag hou rustoni én bur hevér. » Er mandarin, é bnélet penaus ne hounié nitra dré é gonzeu, e hras donguein dré nerh Augustin Moi ar er gruceli, hag e ordrénas scoein é dreid a dauleu guialen. Ag er hetan tauleu e receuas er hatechimour courajus-men, ean e laras : « Harpet-mé, men Doué, » me borv ha me inean e laquan étré hou teourn. » N'en dès quet moyant de rein græce dehai, eme er mandarin ; ni e garehé ou sauve, mæs ind-é ne vennant quet. » Hag é oemb bet casset arré d'er prison.

É mis en avend arlerh, er mandarin bras e zegassas a nehné er grechénion-men dirac-t-hon. Er hatechimour Man-é e gonze attàu hag e zevise er péb e dremeinas inou.

« Er gambre a lis, em'ean, e oé bet aprestet él d'en nàu-ar-n-niguénd a Hourhelin; er memb limageu e oé inou. Quentéb èl ma oen oucit abarb, m'bnm daulas ar men deulin aveid ou inourein. Er mandarin neoah ne ras quet calz a amzèr d'eign d'er gober, rac quenteh ean e bras me laquat ital en or ér mæz. Augustin Moï ha Stevan Vinh e zas d'on zro hag e zenlinas chué dirac er groéz, hag aben é oé bet groeit er memb tra chué debai. Er hatechimour Uy ha Thomas Dê e chomé hoab; digasset oent bet d'un dro, hag, él omb, ind e stouyas ar ou deulin dirac en tren santel-zé e oé inou laqueit eit bout disinonret dré-z-hai. Augustin, Stevan ha mé e oé bet galhuet a nehué; ni hum daulas arré ital d'hai ou deu ar hum deulin, ha d'ur voéh ni hum laquas de larèt pedennen eit gloër Jesus crucefiet aveit salvedigueah er bed. Er mandarin hun distroas un tamicg ag er beden e bremb èn ur bobér d'er sondardéd me féllatmé doh el limagen santel-hont. Me zalhas de bedein neoah attàu, hag a pe oé prest me feden de acbihue, ean e bras d'eign tostat de dal é gadoër a lis, hag e laras d'eign en dra-men : « Ordrénance er roué, ag en dilost-han-men, e zougué é telioh bout casset d'er marhne aveid acbibue guet-n-oh; mæs ni, én ur ziscoein d'er roué é omb prest de sentein dob-t-hon, ni hun nès gonlennet aveid oh un termén, eit m'bou pezé bet en amzèr de hum chongeal a dost ha de zislarèt hou folleabeu. Hinihuc é ordrénér d'emb a nebué gobér d'oh quèrbet ar er groéz. Abocisset enta, mar groet hoab un tamicg stad ag bou puhé, a

—Mandarin bras, em boé-mé rescondet dehou, m'adore hag e chervige un Doué hemh quin, mamen a guement tra zon, tad en ol dud ha roué en ol ronanné; èl m'en dé é ranteleah ean drès ol er ranteleahen, é ma guel seliêt doh é volanté-ean eit doh en ol ordrénancen aral. Guél-é guet-n-eign merhuel aveid arsàu a vout a galon dehou.—Penaus é ellet-hui bout quen ahurtet-cé ér greden faus e hoès? Ne hoès-hui enta trohé erbet doh hou quérent? Ne zeliet-hui càrein er rè en dès reit er vuhé d'oh?—Me zud en devoé bet guet Doué er vuhé ou dès reit d'eign, hag, èl on, ind on devehé bet hi reit eit gloér en Eutru Doué, pe vehé bet goulennet guet-hai er péh e honlennér guet-n-eign-mé. »

« Thomas Dé e oé bet clasquet gounit pedost ér memh fæçon; mæs, dré é resconden, ean e ziscoas péh quer sonn-oé é greden é Jesus-Chronist, Doué ha dén.—Pihne-é ha Toné? e laras dehou er mandarin, oueit aqnêrh é counar én ur huélèt en hardéhtæt hemh par gnet péhani é conzé; hag ean e zon en tam coed-men-é? em'ean hoah, én ur ziscoein dehou er groceſi.—Men Doué, emé Thomas, e zon én nean; mæs petra-é hou tonéèd-hui? Hà hui e chonge ne honyér quet a betra é mant groeit ha pihne-é ou groa él-cé? Aveid on-mé, mar m'en dibennér, me hnélou él lein-hont face-oh-face men Doué; ha, doh er guélet, me inean e vou eurus hemh mnsul hag aveit hirhniquin. Er mandarin n'en devoé nitra de rescond, hum inzrougnein e ras muyoh hoah, ha rein e ras carg d'er vourreàuyon d'er hastiein a zivont er méh e zé a recen guet-hon; ér fin neoah, ean e scüéhas é buélet er martir-men é vout dispennet ahont a dauleu querdat dirac-t-hon. Erhoalh, e laras-ean d'er vourreàuyon, de betra é chervige d'oh-hui er

scoein? Ne hret azé nameit coucieín hou foédeu. Ur segretour e oé bet quentéh galhuet eit scrihue hun arrest a varhue. N'en dès, emé er mandarin, meit ou hasse d'er marhue, eit ma vehemb quit doh-t-hai. » Chetu er péh e scrihuan d'oh a hast : hilleih a dren hoah e ancoéhan. Ni hou pèda, hou péet truhé doh hou pugalé, ne arsàuet a bedein aveit-hai nameit a pe arsàueint ou hrezélieu ind-memb.

Tri de arlerh e arrihuas a berh er roué en ordrénancé eid ou laquat d'er marhue. En treuoz a vitiu é has er mandarin d'ou frison aveit disclærieiu dehai penaus ma telient merhuel en dé-cé-memb. « Neoah, em'ean dehai, él ma oh youaucq hoah ha divlam, dré ne hoés groeit quin droug meit bout bet rai staguet doh hou lézen, me mès truhé doh-oh. Quérhet ar er groéz, ha me hrata d'oh é vou hoah taulet termén a nehué; me scrihuou d'er roné péhaui, hemb arvar, e rei hou cræce d'eign. » Er vartirèd e laras arré n'ou devehé quet groeit quement-cé, hag e hedas er mandarin d'arsàu a glasq douguein bri dehai ag er guis-cé, ha d'hober er péh e ordréne er roué. — « Mæs, em'ean, ne guérhehet ar er groéz nameit a ziar vleinicguan hou treid; ha, mar er groet, me lare d'oh, é guirioné, é vehet pardonnet. — Hum golle quéntoh, e m'ind-i, e rehemb doh er gobér. — Hama, mar credet é ma rai e houleunau hoah, qnêrhet ahoel ital er gruceñ, crhoalh e vou a guement-cé aveit sauve hou puhé. — De hetra é conzethui a yihuein', emé Augustin Mau, de dud péré a huerço e houlenne er marhue a greis calon, hag e zou lan a joé bremen ma houyant é mant prest de guêrhet d'er chalfaud. — P'en dé èl-cé-é, laret é ma hui hou ç'hunan e hra bremen hou troug; ha, mar e hoès d'hum glèmme, ne laret quet é ma bet didruhé er

mandarin doh-oh. » Ar er papér, staguet eit bout leinet, é oé scrihuet en dra-men : *tud fal ha staguet guet ahurtemant doh religion Jesus ; liès é hès bet laret dehai hag é mant bet sohtet, hemb n'ou dès vennet sentein, de guérhet ar er groéz : reveint tàguet, a pe ne ellant quet bout distroeit ag ou chonge.*

Quentéh arlerh é oent bet tennet ag on frison aveit bout casset d'er marhue. Er brud a nehai é oé oueit pêl, hag a bep tu é tas chué tud a vostad ar on hènt. Peb-unan e huélé er hatechimour Man é monnet guet ur grèd hemb par d'er marhue. Er joé hrassan e oé merchet ar é face; laret e ré quenavou d'en ol grechénion e gavé ar é hént. « É han d'en nean, em'ean dehai, petra vou attàu nag é vehé goleit en hènt e gasse d'inou a drehil hag a hoèn ! Hoah un herradicg, ha m'ou ancoéhei ér joéieu e badou birhuiquin. » É gansortéd en hélié, poset, ha guet-hal ou deonrn joéntet ar ou halon. Én ur arrihue él léh ag ou sacrefice, ind e laqüas ou inean étré deourn en Eutru Doué, hag e varhuas én ul larét hoah en hanhneu douce a Jesus hag a Vari. En nandéc a vis en Avéndé, de greisté, en ou dès receuet er gurunen a vartir. On relégueu e oe bet chairret perhuéh arlerh ou marhue. Crechénion ha payannéd e glasqné ou devont ou diltad, on rangeneu, on haeolieu hag ol er péh ou devoé hieuet, ha laquat e rent quement a hèr d'on devout-ind, ma oé het tost er mandarinéd de gonnarein eit quement-cé doh mar-a-guéricg a ziar dro. Interret-ind bet gnet inour é mesq er grechénion.

Chetui ol er péh e houyan ag er missioneu ag er vro-men. Pedet eit-hai hag eid on péhani hou càre.

† Pierre-Andreu Retord, *Escob a Achante.*

tremeinet rè tostieg-tra d'eign, hemh ou devout chonget ueoah en em boé hum chairret él lèh ma oen. P'arrihuas en noz, é huélèt n'hum denné quet er maudarined a gnér, ha sur erhoalh ma oen a vout quemérét en trenoz, é tas er chonge d'eign d'achape a iouo durand en tihoeldæt; hà guellet em behé-mé er gobér? Léh em boé de zougein en em behé manquet; hag open ue vehé bet en dra-zé monnet inemb de volanté sautel en Eutru Doué? Tra aral hoah, me zougé a golle un occasion quer caër de verhuel aveid er feh. Goudé em bout hum chonget mad un herradieg enta, m'hum daulas etré divréh en Eutru Doué, ha me hortas en dé.

» Seih ær pedost e oé de vitin, a pe arrihuas ur vanden soudardéd étal el lèh ma oen. Haval-é guet-u-eign é ellehé bout ur huh azé, e laras unan a nehai; er mæstre ag er vanden e hra quentèh d'er guir-zé toullein inou er vangoér : disoleit-on. Hà hui e zou bèlèg, e lare d'eign en offiçour? — Ya, em boé-mé rescondet, me zou belèg, ha prest-on de bléguein d'er boen e bligeou guet er mandariněd rein d'eign. Ne houlennan græce guet-n-oh nameit aveid er famille-men é creis péhani en e hoès me beméret. Ur péh argand en boé qneniguet dehou nezé el laqaus de cheleuet doh er péh e houlennen, hag er voès vad Duyen hum gavas libre de monnet, hi ehué, devat er groagué aral a guér. Aveid on-mé, durant ma oé er soudardéd-men doh me zennein a men grohicg, peb-unan a nehai hum vanté ag en devoutbet en inour d'em hemér; larèt vehé bèt doh ou gùèlet é oè question ahont ag en devout gouniet ol er bed-men; eit discoein reihoh hoah en droéd ou devoé ar-n-an, ré em stéigé dré er bléau, réral em scoé a dauleu hah. Caër en devoé en offiçour dihnenne doh-t-hai a hober drong d'eign él-cé, ne oen quet bet eit quement-cé goal-drettet

bihannoh : er ré-men, dré ivi, er ré-zé, dré zisprisance, ol, én ur guir, en on doé groeit goahan ma ellent doh-eign, hag arlerh ind em hassas de gavonet Trinh-Quang-Khanh, péhani quentéh e sammas men discoai ag ur gacol groeit a goéd bambou, péhani en devué d'er bihannan seib troétéd a birdæt.

» Er memb mitin-zé, ar en dro a uinéc ær, é oé bet cavet ebué en tad Ngan, cnré en tad Ngbi, é ty ur brechén banbnet Martin Tho, péhani en devoé bet hoab liès a ziaguént reit retirance én é dy de Vélean e oé é téhe. Ag é berb can-memb é en e mès gonyet é péh fæçon é oé bet qneméret. Él-men é scrihné d'eign ag é brison a Vi-Hoang : « Me zad inourable, em'eau, me yas a Kéman de Kétan, eit covessat gnet en tad Ngbi; ne oen quet én gorto a chome meit deu pé tri dé inon gnet-hou : penaus en em behé-mé chonget en em behé-can héliet én ur gompagnoneah qner bras de Nam-Dinh? A drebi er sadorn, tregond mai, betac er sul, m'bum hoarantas doh ol inclasquéu er sondardéd. Un tamicg qnént creisté é oé bet toullet er vangoér ardran péhani é oen cuhet : hag un dén a Enrop-é-can? e houlennas a voeh ihuel er soudardéd a p'em guélant inou. Sellet me face em boé-mé laret dehai ; ne gonze-bi splann erhoalh doh-oh? Open en dra-zé, me gonzon reih ha splann a pe vein dirac er mandarin. » Durant ma laren qnement-cé, ind em zenné a me honigneilicg, él pe vebé bet ul lair braa ou devehé tennet ag é broh. M'em boé neoab me halon er momand-cé carguet a joé, ha groeit em boé de Zoué er sacrefice a mem buhé. « En dén-zé ne zonge hanni, e laré er soudardéd étré-z-hai; ne elle nehou meit bout én gorto a verhuel, hag él-quént ean e hoarhe hoah. » En ur arrihne dirac er mandarin Trinh-Quang-Khanh, me buélas inou en tad Nghi guet é

gacol hag hilleih ag en dud a Kétan rangennet. Hemh calz tardein, é oé bet reit d'eign ehuè ur gacol haval doh hani en tad Nghi : durant m'hi laqnent ar men goug, men guénou e laré : *Deo gratias !* me halon e saillé guet joé, rac ar hent er baraouis e oen.

» Er memh dé-cé da noz, é oé bet quemèret hoah en tad Thinh, person er grechénion a Ke-Trinh, é peh lèh é chomé liessan er prefet ag er vro. Er heih Entrumen, ouaidet a huar-uiguénd vlai, él na gavé mui lèh erhet aveid hum gube én é barræs, en devoé hum dennet é Kétan, quéricg ar er mæzeu, é péhani ne oé calz meit crechénion péré a hend-aral e oé forh donguet aveid er vissionnerion. Él ma oé clan, ne oé quet bet guellet er hubein ér momand ma oé bet gronnet kér, ha lausquet-oé bet astennet ar é huleicg peur. Er soudardèd e dremeinas ital d'hou liès hemh hum avisal é oé bélég; open qnement-cé, er fal vlas e daulé ur gouli en devoé ar nnan ag é zivès e harré doh en inclasquerion-man ag ou devout en hoant d'er remerquein a dost; mæs tud er mandarin en devoé ur sèl finnoh eit-hai; goudé ou devout-ean spiet-mad, ind e yas de gavouet ou mæstre hag e laras dehon : « Er houh dén clan-zé, e m'ind-i, e zou haval mad doh ur bélég. » Trinh-Quang-Khanh péhani, aveit cleuet er gnir hemh quin a vélég, hum laque quentèh én arfleu, e ridas ahen trema el lèh é péhani é oé hag e laras dehou : « Tanle, em'ean, er grucefi-men idan ha dreid. — Doué revirou, e rescondas er houh bélég ! — Ha te zou bélég, emé er mandarin ? — Ya, em'ean, em bout e ran en inour-zé. — Quèrhe enta ar er groez, ha ma lausquou é peah. — D'en ouaid e mès, emé hennen, donnét de vont nn absoldat ! Oh ! folleahen aral e zou erhoalh hemh honnéh hoah. » Conzeu èl-cé ne oent quet groeit eit distannein connar en tirant-

men, pêhani e hras casse ebuê eu tad Thinh devat en neu brisonnér aral, bag e ordrênas ma vezê groeit doh-t-hou avel doh er réral. Æz-é de bep-unan banaouet pêb quer hras joé oe bet eid eu den dinatur-men güêlet el-cé tri bêlég è coueh êtré e zeourn.

Deu gatechimour e oé bet arrestet open; a bendaral é oé bet hoab cavet hilleih a dreu cuhet pére e apparchauté d'er religion, bag eu tyér é péré é oent bet disoleit e oé bet reit eu droed d'er soudarded d'ou filal. Er hillereah, commaucet a guetan rab éu tyérzé, e hum streauas quênt-pêl goude dre ol er guérigg abéh, hag er mandarined, é léh parrat doh quemenicé, e lausquas, é coutrel, peb liberté guet er re-men aveit castiein, avel-cablus ag un torfæt bras, tud pêre n'ou devoé groeit uitra quiu meit reiu retirance de gueih bêlean forbannet ha délezet guet en ol. Triuh-Quang-Khanh e zelias bout forh coutaut ag er fæçon gredus guet péhani en hum aquitas er soudarded-men ag el liberté vras eu devoé reit dehai; rac, goude ma oeut diblacet, hilleih a dyadeu tud hum gavas dibourvé a bep tra, ba n'ou devoé quet mui hemb quiu eu treu requissan memb eid hum holein hag eit bibuein. Eu eit dé ag er buemved loêrad, ardro en eu uoz (quetan dé a vehehuein), Trinh-Quang-Khanh hum laquas én hent aveit mounet de Vi-Hoaug, ker capital a Nam-Dinh, én ur gasse guet-hou hun tri bêlég ha uiuéc a dud aral gacolet, e mesq péré eu hum gavé den bayan.

« Er betan dé a hourbelin, can e hras ou zennein a brisou eid ou laquat étré deourn er maudariu bras a justice, eit bout goal-drettet ha coudanuet, ma ne droent cain d'ou fé. Ean e gommanças ou atterce can er hetan : « Hâ hui e venne delezel hou fé, em'ean d'er Vêlean? Pihue-é en hani en dès reit d'oh en urh a velég?

Péguement e zou a dnd ag en Europ ér vro-men ? Hâg hanaouet e ret-hui en hani e hanhuer Vaong ? — Mandarin bras, em'ind-i dehon, troein cain d'er fé e vehé gobér nr péhéd bras, n'er groéhemb quet ; en hani en dés reit d'emb en urb a vélêg e zou en Eutru Escob a Gortyne, hanhuet Cao (en Eutru Escob Borie) ; er blaieu-men passet é oé hoah dré-men nn dén a Enrop, hanhuet Cao (en Entru Escob Borie) : mæs cleuet bun nés laret en en des er roué groeit el laquat d'er marhue : a zivont en dén-ze hanhuet Vaong, n'en hanâuamb quet ; n'hun nès biscoah conzet doh-t-hou. — Ma ne ziscleret quet é péh léh é ma cuhet, e lare dehai er mandarin, e het de vout goal-drettet, ha ni e huélou ma ne ellou quet turquézeu, rûet en tan, donnet de hèn a hobér d'oh larét er huirioné. » Remerquet erhat penaus durant ma conzé guet rustoni èl-eé, é oe abont ur marchal guet e hovel, turquézeu ha gleuennen rû-poah, aveit tourmantein er ré e oé laqueit de vout cablus. « Laret bun nes d'oh ol er péh e houyamb, e rescond en tad Nghi; nag é tehé d'ob losqueln ol bur mampreu en eile arlerh égnilé, ne houyehemb qnet güel er péh e houlennet guet-n-emb. » — Laqueit-ınd, emé er juge quentêh arlerh, laqueit-ind azé ér mæz idan en tuemzér ag en hiaul : hennéh, quêntoh aveid omb-ni, e zei martezé de bèn a bobér dehai bout ag nr chonge aral. En hiaul er vro-men e zou quen tném, m'en dé daribue-é e rer en-hou. Poahein e rent guet er séhéd inou ; hag eit quement-ce ne ellé den rein dehai nitra d'ivet ; mar goulennent nn dapennicg deur benae, hag é vehé-ean bet ag er fallan, é vezent quenteh anjuliet e peb fæçon ; mar hirvondent e creis ou gloés, ne gleuent quentêh meit er blasphemeu hirrissussan.

» Abad ma oé él-cé en tri bélêg idan en hiaul, é

oé bet attercet er brisonnerion crechén aral. Deu a nehai e seontas é rang er poénien e oé doh ou gortoz bag e nahas ou fé. Staguet-oé bet cruecfieu idan treid er réral péré e zalhé mad doh Doué ; mæs, dré ne vennent quet cousantein quërhet ar nehai, é oent bet tourmantet ehué d'ou zro ha casset arlerh d'ou frison.

« En buëhvéd dé ag er memb loërad, é oent het a nehué tennet a inou eit bout casset dirac er mandarin a justice. Trinh-Quang-Khanh, péhani e oé er pen ag er procés, en devoe het sourei a hobër laquat cruecfieu dirac ol en dud-men e zalhé doh ou fé. Ean e gonzas neze doh er vélean quetan-rah. « Ha cousantein e ret-hui, emé-ean dehai, troein cain d'hou fé? Mar d'oh é guirioné changet, mar troet cain de lézen Jesus, quërhet ar er hroézieu-ce, hag er roué e bardon d'oh ; ma n'er groet quet, m hou laquei d'er marhue, revé m'er goulenne lézenneu er ranteleah. — Bëlean-omh, e rescondant-ind ol d'ur voéh ; bur huhe e zou etre hou teourn ; bi frenein en ur bober goah él-cé a Grouëonr en nean hag en doar, e vehe ur pehed bras, a behani ne féhemb hum rantein birhuiquin cahlus. — Sentet em'ean, pe é bet de verhuel. — Mar hé requis merbnel, ol é omb prest, e laras en tad Nghi é hanhue en neu aral ; guel-é guet-n-emh mil guéh scmilein hur goaid aveit délezel él-cé bun Doué é péhani e ma hun ol fianec. » A boén e achibué-ean larét er Honzeu-zé, m'hum laquas er mandarin de vlasphemein guet counar, ma hras discargue ar en tri Bëlég-men étré deu-iguéñd hag hantér-hand taul bah, ha hoah é sellé-ean en dra-zé él tra distér aveit conzeu e oé het laret guet quement a hardéhtæt dehou. En tad Thinh e receuas memb muyoh a dauleu eid er ré-ral, rac, hemb arvar, dré ma oé er houhan, é oé deli dehou hout eil-hai ur

scùir a aboeissance. Goudé quement-cé, é eont bet lequet arré idan en tuémdér ag en hiaul él en dé quênt, ha dirac-t-hai é oé bet a nebné scoeit ebué ou discipléd, er greebenion aral.

« Er huêh-men hoah ind e buélas deu aral é nahein ou fé. Mar boé un dra-benac capable d'ou honfortein èr boén ou devoé a zivont quement-cé, é oé er péh e arrihnas durant ma attercé en dud a lis er greché-nion gredus e ehomé ferm. Caër e oé conze dehai a hoénieu nehné, é creis en tonrmanteu ou devoé deja d'andur, n'ou devoé nitra quin de larét meit n'ou devezé quet groeit er peh e oé goulennet gnet-hai. Quement a hrèd él m'ou devoé de zerhel doh er fé e rè d'er mandarined monnet aquèrh én arfleu. Trinh-Quang-Khauh, lan a fache, e za én un taul er chonge debou nezé ag un tourmant nehué, e elle é galon a digre hemb quin en devout cavet dehou. É oé inou en tri Tad idan un hiaul péhani ou losqué; ou horveu e oé ol dispennet dré en tauleu ag ur flagellation fresq-bihue; er goaid e ride a riolennad a ou gonlien, ha Trinh-Quang-Khauh e ordrenne d'er grechénion fidel-men monnet ol de ivèt er goaid-cé : guentêh él m'en dé reit en ordrénance, Jean-Baptiste Con hum daule ar é zenlin doh treid en tad Nghi; er greché-nion aral e guemér scùir ar nebon, hag ol en hum laquant de sunnad goulien goaid-glen er vartiréd cou-rajus-men. « Ha hui e huêle, é laras nezé er mandarin, pehani e oé onéit é counar aquèrh, ba hui e huêle peguement é inourant er Véleau-zé hoah ! Pihue e larou, em'ean, én ur scrignal e zent, n'en dé tnd sorcet-é er ré-men ! »

« En trenoz é mant attercet arré. Gouiennet-oé bet guet en tri Bélèg hàg ind e venné nahein ou fé. « Mandarin bras, em'ind-i, groeit mad-é hur chonge

d'emb, ha n'er changehemh quet. » A zivout er guirzé e couéhas ar nehai nr grezil a dauleu güialen, péré e laquas ol ou hieg a damen. Lausquamh er vartiréd de larèt d'emb ind-memb er rustoni ag er hoén ou devoé het d'andnr nezé : « Me zad, e serihue d'eign én ul liér en tad Nghi, er gloès em boé santet en dé-cé e oé bet hras, hag er peh hé laqué hoah de vont brassoh e oé rac ma tigueoré en tauleu güialenhont er goulien ag en déieu aguent. Ne fehen quet merchein d'oh péguement bur boé receuet a dauleu. » En tad Ngan e gonzé ehue pedost ér memh fæçon : « A p'hur galhuas en dud a lis de monnet a nehué dirac-t-hai, em'ean, é oen hoah quen draillet d'en tourmanten ag en dé quênt, ma oen ér mæz a stad d'hum stleigeal dirac-t-hai, ha ma oe het requis d'eign hum chervigein espres ag un den em hoé paiet aveit m'en douguein d'er gamhre a lis. Én ur arrihue inou, dré ne vennen quet attån troein cain d'er fô, me santas quentêh un tolpe bras a huialennen é tisplegue ar me hain, ha m'er ra d'oh de gredein, me zad, é houér reih-mad en dud-eé ou mechir, rac ne oé quet a zourniog marhue é scoent. Mæs, èl m'el lare d'emh hur Salvér, *me yáu e zou douce, ha mem béh e zou scan.* Ah! me zad, nezé-oé, drès peh-tra, en em hoe hanaouet er hnirioné ag er gonz-cé; me hieg e oé ol a dameu, mæs me halon e oé eargnet a joe. »

« Arlerh tro en tri Beleg, é tas arre hani er grehénion aral. Deu hemh quin a nehai e zalhas hoah mad er hnêh dehnéhan-men; Jean-Baptiste Con-é unan a nehai, ha Martin Tho en aral. Er soudardéd gredns-men de Jesns-Chrouist, péré n'ou devoé mui nitra abéh meit ou hourage, e ziscoé un tål amiable de ol counar en tirant ha de grueldæt ou hourreàuyon. « Ur goal dra e hoès groeit, e laré dehai Trinh-Quang-

Khanh; oneit-oh inemb de lézenneu er ranteleah én ur rein retirance de dud forhet én ur fæçon méhus doh er ré-ral, én ur goacbein treu péré e apparchante d'ur religion dihuennet, mar qnérhet neoah ar er grucefi-zé, er roué e rei hou cræce d'ob; can hou lansquou de monnet devat hou tud. Sellet ol hou corv goleit a hoaid; chonget én hou pugalé, perac gobér on droug hag hou troug hui-memb dré nn ahurtemant fol él-cé? Me ra d'oh de cboége étré nahein hon fé pé merhuel. — Mandarin bras, em'ind-i, ni e gâre er vuhé, hà pibue-é en hani n'hi hâre quet? Mæs, eid hi goarne, ne garehemb qnet hum rantcin cablus ag un torfæt. Gûir-é, ni hun nès cuhet bëlean; hui e elle, mar caret, hur hastiein eit quement-cé; mæs n'en dehemb quet d'hum golle eit birhuiquin jamæs acel-fin distannein hou colèr. — Tud disquèntet ma oh, emé Trinh-Quang-Khanh dehai ! penaus é ellet-hui conze ér mod-cé ! Laret, guet güirioné, ne hoès hui quæ d'hou pont goarnet én hou tyér er vélean a religion Jesus? — Naren, mandarin bras, e rescondas Jean-Baptiste Con, pêlomh doh hur bout quæ a gnement-cé; un œvre mad é hun nès groeit: ne hoès, a zivout en dra-zé, meit ur moyand d'hur hastiein, hag e zou hnl laquat d'er marhue. Mar hur hasset d'hum tyér, er hetan bèlèg e gavehemb, bag é vehé-ean a Europ, ni er huhou arré. Hur missionnerion e zisque d'emb bout mad; bun tadeu-ind, hà ni e ellehé ou délezel ! » Er bonzeuzé e laquas de rüein er mandarin, péhani, én nr achihue, e hras casse arré er grecbénion-men d'er prison.

« En dé arlerh é oé bet clasquet hoah ou gounit. Dré ne ellé quet en nen grechén-men quérhét, ér stad trist ha trohéus ma oent, é oent bet douguet d'er gambre a lis. Er memb treu e oé bet goulennet

arré, hag er memh rescond e oé het ehué de reiu. Goudé ma oent bet atterect, é oé bet groeit ou zourmantein él de gustum; en tadeu Ngan ha Nghi e receuas peb-nnan étré tregond ha den-uignénd taul hah; aveid en tad Thinh hag en neu grechén aral, er mandarinéd, ou halon gouniet martezé doh ou guélet én ur stad quen trnbêc, pé martezé ehué rac ma tougent a golte ou foén hag ou amzér, e hras ou dougueiu d'ou frison hemh gohér ou scoein a nehué. Allas! ou borveu e oé havalloh doh corveu marbue eit doh rê bihue. Poén e oé é credein é ellé bout un inean boah idan er goulieu-bont. Martin Tho e oé en diffæçonnettan-rah a nehai; er vlas e daulé e oé quer ponnér, ma padé a boén er soudardéd ital-d'hou, deustou péh quer groeit e ocut doh lonsterieu él-cé, ha contraignet-oent bet memb d'er hasse ér mæz ag er prison cumun, eid er bontein én ur hrobicg peur e oé inon, é péh léh é oé uu drubé d'er rê criban memh a galou-er guélet.

« Credet e vou marcé é ma arribue gred er mandarinéd-men ér pén, ha n'on dés mui nitra d'hobér nameit laquat d'er marbue er gueih tud-men e zou hantér-varhue deja. Hum drompein-e en dra-zé. Petra e hreint-ind enta? Ind e gassou soudardéd de glasque groagué ha bugalé eu neu grechen courajus-men, én nr chongeal é vou crihuoh, e ellon guél ou gounit boeh nr priéd, boeh ur mah, aveit ne elle na ne ellon en ol aprestemanteu memh ag er marbue. Mæs, dré chanche, er gueih prisounerion-meu e gleu un doaire henac a guement-cé, ha quentéh ind e gasse tud esprès de larèt d'on re tebe ha péllat, guet eun n'on devehé quet courage erhoalh eit derhel ferm, pe zehé dehai hout tourmantet ind-memh. Colle e ras enta er soudardéd ou foéu é monnet betag el léh,

hag er huéh-men hoah, er mandarinéd en devoé bet en disinour d'hum huélet arre feahet.

« Open en tourmanteu a héré e mès conzet hag é péré en en dès het ou lod er puemb prisonnér-men, Martin Tho, d'é du é hunan, e zou het hoah attercet hag en dès het poénieu hlaouahus d'andur. En décvéd dé ag en huéhvéd loérad, ean e gomparissas é hunan dirac en dud a lis, ha bet en devoé de rescond a zivout en treu a religion e oé het 'cavet én é dy : bout e oé a nehai seitéc sam. Laret-oé het dehou arré penaus, mar venné goarne é vuhé, é oé requis dehou nahein é fé. Dré ne venne quet er gobér, en en astennér ar ur pilér, hag en er staguér quet sterd m'en dé dihampret é isquern ; clommein e rér doh en nen hen ag é gacol-coëd dihue gorden péré e chervige d'é hoarnerion d'en derhel sconrret nn troetéd doh en doar. Ér stad calet ha truhéus m'en dé, ur vanden bourreàuyon dinatur en torre a danleu guialen ; ré e sco ar é dreid, réral ar é zeourn ; er re-men e denne é vleàn a zournad, er ré-zé e hlante lancettennen én é houlien digueor ha rûpoah hoah guet er goaid. « Ne droès quet caïn d'ha lézen ? e lare dehou guet ur voéh goapus Trinh-Quang-Khanh ; hun ol ahiltæt e gassamb de hesque eid ha connit, ha ne vennès quet hihuein ? Crédle-ni, lare de hihne-é ol en treu-zé ag ul lézen estran, nahe er Hrist, ha ni e dorron ha rangennen ; há te gonsante ? — Mandarin hras, e rescond Martin Tho, mar em lausquet de vihuein, m'hou trugairéquei mad ag er græce-zé ; mar ordrénet me marhue, prest-caër-on d'en andur a galon vad ; mæs nahein me fé, nepas, nepas, hirlmiquin ne gonsantein. — Mæs petra ! hâ ne vennès-té enta hihuein ? — Mandarin, Doué en nean hag en doar, én ur grouéein mab-dén, en dès laqueit é calon peb-unan en hoant

de hoarne er vuhé; mæs güel-é gober er sacrefice a nehi, eit manquein d'hun devér aveid hi goarne. — Sènte, emé Trinh-Quang-Khanh, pé me ya de drohein ha pèn. — Mar venne er mandarin hras en diacarre a balamort d'em religion, é ma prest-caër; ér momand é péhani é couêhou é vein ém eurnstæt brassan. — Mar degassan amen, emé-ean hoah, ha voès hag ha vugalé, eid ou laquat, en eile arlerh égnilé, d'er marhue dirac ha teulegad, n'ha pou-té truhé doh-t-hai, ne droei-té cain d'ha fé aveid ou goarne é hubé? — Me gredé, mandarin, é telioh hum goutantein a men goaid-mé; mæs mar vennet hoah caigein guet-hou goaid me moès hag hani memb bugalé, er goaid-cé e scùîllehent ne vehé quet aveid on-mé nr ræson de zèlezel me fé; eid on-mé bout tad ha pried, é ma güel guet-n-eign merhuel eit nahein men Doué: er garante e mès aveid me zud e zon bras, mæs hoah é telian-mò càrein men Doué mui aveit-hai. — Te garehé bras enta monnet d'en neant! Petra e hrei-te aveit sehuel d'inou? — En neant! ah! eit bont nn dé inou-é e talhan doh me religion el-men: a pe gonehou me fén idan coutel er bourreàu, me incan, dilouyet a liameu er horv, e neigeou de vro eurus-cé èr grechenion. — Hag hà pout e rebès-té divasquel aveit neigeal? — Hon cacolieu, mandarin, er guialenneu-zé péré en dès plantet én hicg béed en isquern, e vou en divasquel ar heré en hum sauein beta Doné. A p'hou pou me zourmantet erhoalh, ha ma tei d'oh, arlerh hou pont me lausquet pél-amzér de langnissal én hou prisonnieu calet, dougue ér fin me santance a varhue, é vou deit men divasquel de vout crihuo erhoalh nezé, hag é quemérein me neige trema en nean. » Rescond caër péhani e hras mêh d'en tirant. Mæs ehué, eid er hasticin a zivout er péh e zé

a larèt, ean e hras astenne er martir é creis en tuemzèr berhuidant ag en hiaul, ha goudezé el laquat én un toul lous é pêhani ne hade dén guet er vlas ; inou é chomas tri dé doh-tu hemb tam houéd, mêhequeit ha goapet guet en ol ; a pe dihoellé, é vezé tennet a inou aveit hont astennet, mæs én ur fæçon e viré doh-t-hou a gousquet lom erbet ; liamet-vezé quer sterd ma tremeiné en noz avel ur heih martir é poénien hemb haval ; tud armet a huialenneu hum zalhè tost dehou hag er scoé de bep termen eid er mirèt a gousquet ; ha neoah, deustou d'er rustoni ha d'er hridet-cé, ne vezé quet cleuet guet-hou ur guir hemb quin aveid hum glêmme : eurus en hum gavé quêntoh doh hum huélet é tougue èl-ce, arlerh é væstre divin, ur groéz e oé ol ruet guet é oaid.

« En uinècvèd dé ag en huéhvèd loërad, Trinh-Quang-Khanh e glasquas hoah ur hueh gounit Martin Tho drè dourmanteu ; mæs, el ne ellas arré nitra inemh dehon, ne hras mui nitra quin goudé. A drebi en termèn-zé béed ou marhue, en eihved dé a galangouyan, er vartirèd-men e vihuas guet er gacol-coèd ar ou goug, guet en hoarneu doh ou zreid hag ou deourn, é compagnoneah torfætterion miserable, ag un tu, péré e gredé e ellent guet gnir ha ræson ou disprisein, ha goarnerion, ag en tu aral, péré e oé carguet a hoahat hoah ou stad truhèc. Ér fin, en uiguentvèd dé a hnenholon, é oé hèt douguet er santance a varhue eit-hai ol, hag é oé bet casset, hueh dé arlerh, d'er roué ean-memb, eit m'en devehé-hi ordrénet.

« Ér grechènion ag er vro e yas liés a huéh d'ou guèlet durant ma oent bet ér prison. Er soudiacre Con, em boé casset d'ou havouet, e ellas arrihue béed prison tiboel Martin Tho hag hani Jean-Baptiste Con, hag ou

fedas de larèt debou er pêh ou devoé bet d'andur hag ehue er peh ou devoé santet é creis ou zourmanteu. Er hetan a nehai e rescondas él-men : «Quentèh, em'ean, èl m'em boé hum huélet étré deourn er mandarinéd, m'hum gavas él scontet én ur chongeal ér souffranceu calet e aprestè d'eign Trinh-Quang-Khanh: bá me ellé bout én gorto a zerhel mad d'em fé? Én ur arrihue ér prison, me bedas a galon vad en Entru Doué de rein nerh d'eign de zihuenne doh en éneberion a me salvedigueah. Donnet e ras en dé ma tchiemb bout tourmantet. Én ur hnélèt dirac hun deulegad en tren e zelié cbervige d'hur goal-drettein, en hoarnen, er gleu-rù, ur hovel carguet a dan; én ur huélèt, drès peb-tra, ur bourreau péhani em zaulas ablad d'en doar eit me staguein doh ur pilèr ha me foéttal goudé a dauleu guialen, n'em boe quet gnellet hum barrat a hirrissein. A boén é oen-mé arriet ma couéhas arn-an er hetan taul guialen ha ma havalas guet-n-eign é oé oueit me hostéien guet-hou. Denston d'er volanté em boé d'andur peb tra aveit men Doué, me laré doh-eign me hunan : mar me scoér boah tair pé pedair guéh él-men, me zouge bras ne vehenne èr pén a me nerh. Mæs adal en eil taul, tra doh péhani ne oen quet é selle, ne santen casi drong erbet mui. Haval-oé guet-n-eign ne oé mui en dra-zé meit un hoari; bet em boé memb er chonge é oé bet reit argand d'er vourreàuyon eit m'ou devezé me scoeit douçoh. N'en dé meit grlerh ma oen distroeit d'em frison, én ur bnélèt nezé ol me hicg a dameu, ha men goaïd e ridèc a bcp tu, en em boé hum aviset é oé a zevri é oen bet scoeit. Mar-a-zé gondé, p'en das eatechimour en tad bras Doan (1) d'em guèlet én hoarneu, me boulennas guet-hou ma ne oé quet bet reit un dra-

(1) En entru Charrier.

benac d'er vourreàuyon eid ou laquat de vont truhèussob doh-eign; bag el ma rescoudas d'eign penaus ne oé quet het reit nitra dehai, me chomas souéhet dré n'em boé quet souffret muyoh. Cleuet em boé conze a vihannicg ag er burhudeu e bra en Eutru Doué e andret er re e venne andur er martir avetl-bon; mæs ne gomprenen qnet calz nezé petra-oé er burhudeuze. Hiuhue m'eu des iud groeit èm bever me-memb, ha m'hum gavan d'em hout goulien quen dou hemb ne mès bet casi tam-drong, me honêr dré-z-on me hunan é hès un dourn cubet é tallein ol gléaniér en tirantéd.

» Sellet, e laras-ean boab én ur gonze attàu doh er soudiacre Con, hur horven ol draillet ha dispennet él-men e ré de bep-unan en devont truhé doh-emb ha laret é oemh forh maleurus; mæs bur haloueu-ni e oe qnêntoh, é gùirioué, ol lan a joe. Ur beih prean doar, ur miserable pehour el on-mé hont carguet el-cé a lehume hag a goutantemant: ob! ur bonheur oe hennéh a behani ne elleim birhuiquin trugairéquat erhoalh en Eutru Doué! Durant ma couche en tauleuhont ar-n-au, me saué trema Doué me inean, hag er pede de rein nerb d'eign d'ansàu é banhue bèed er marhue. Haval-é ébué en en des reit er græce-zé d'eign; rac, revé ma ellan credein, ne vebemb quet mui tourmantet; er maudarinèd ne chougeant mui meit a aprestein hur santance. Neoah, durant m'hur bou hoah ur pas d'hobér, ui e zeli attau dougeiu a gouêh: pedet aveid omb, casset d'en tad bras Doan gourhemeneu é vugalè, ha laret dehou é houlennant m'eu devou chonge a nehai én é overenneu, acel-fin ma elleint ou devout er guruenen caër-hont e hoarne en Eutru Doue d'emb haval-é. » El-cé é conzas Martin Tho. Ne houyan quet mar en des laret caërroh conzeu

er Vartirèd e zon ér héyeu-hont a Rom. Er gûir grechén-men, guet é hoarneu hag ar horv ol laquet a damen, e houër reih-mad penaus d'en ær ma conze é vér é aprestein é santance, ha neoah ne chongé meit a zevis é joéieu ha contantemantau d'er soudiacre youanq-men, péhani er cheleu guet calz a sonèh, avéit laret gondé é gonzen d'er missionnèr ha dréz-hou de vol er bed.

« A drebi eu dé ma oé bet arrestet, n'en devoé discoeit en devout mui quin chonge meit a reun é vuhé aveid er fé. Lezel e ré ur pried hag eih a vugalé ar é lerh; mæs ol er famille santel-men, carguet a fé ehué èl d'hou, é léh clasque bihannat é gourage, e houlenné guet Doué qnéntoh m'en devezé dalhet mad betac er fin. Puar pé puemb dé gunde ma oé lamet on zad guet-hai, er bautrèd e houlennas guet on mam m'hi devezé ou laùsquét de monnet d'er güelèt d'é brison. « Mem bugalé, e laras-hi dehai, hon tad bremen e zou duhont é tachen er brezel; ne houyèr quet hoah hag ean e vou eurus erhoalh eit derhel mad doh er fe. Erhoalh en dès ag er chonge ag en tourmanteu hlaonahus e aprestér eit-hou, hemb n'en dehoh-hui de gresquein hoah é boén. Pe yehoh d'er güélèt, er güel ag é vugalé mar-cé, er chonge ag e dyeguéah e vihannehé é gourage; é garanté tuer eid oh e rehé marcé dehou ancoéhat er guruneu a bloér e zou doh er gortoz. Mar venne neoah nnanhenac a han-oh monnet betè é brison, n'en dislaran qnet, meit ma hei ahoel e raug de gavouet ha de houlenne avis guet catechimour en tad hras Doan; mar cousante henuéh d'hou coulen, me gousanté ehué mé-memb; mæs ehué, mar lare d'oh e ma un dra diavis é quement-cé, hui e zistroei en dro. »

« Mæs a pe oé gouyet en en devoé en dén courajus-

men dalhet mad doh é Zoué é creis é dourmanteu, er vam vad-cé e laras d'hé bugalé nezé: hou-tad, guet er secour a hræce Doue, en dès dolhet mad doh er fe; n'en dès memb, haval-é, nitra mni e ellehé er feahein; él-cé, quêrhet d'er guêlet; confortet-ean én é hoénieu, accouraget ean d'andur a balamort de Zoué.

« En neu a ré conhan ag er vugalé, ur pautre hag ur verh, hum laque quentéh én hent; er hrechénnen hemb e bar ou sterde étré é zivréh: mem hugale, e laras-ean dehai, hou tad e ya quênt ma vou pêl de verbuel. Aveid oh-hui, chetui ænen er pêh e mès de larét d'oh, ha hui el larou ehué, ém hanhue, de ol hou predér aral e zou ér guér: « hou peet chonge ne hoes meit un inean; pedet Doué de rein er græce d'oh de vont dalh-mad fidel d'hou religion; drès pebtra, hum hoarantet mad doh ol falsatéeu er bed. Goudé ean e laras hoah: mem bugalé, quêrhet de glasque ur médecinour de soéignein goulieu hon tad; er goal-vlas e danlant e ranlehé truhéccoh hoah stad er hrisonnerion aral e zou amen guet-n-eign, ha ne vennan quet ma vou hanni goah a men drougueu. A p'en de volante Doué ma couéhamb clan, ne zihuenne quet doh-emb nehon a glasque remed doh en droug pé er hlinhuéd hun nès. Mar laran en dra-men d'oh, n'en de quet dre er garanté e mès aveid er horv-men-é, péhani e yei imber de vont mâgadur er prinhnéd; mæs me garché ehué quemér nerh aveit dihuenne doh en tonrmanteu nehné e ellehen em bout hoah d'andur. » Én ur glenét quement-cé, en neu groaidur e schille dareu ar goulieu ou zad hag e re ou hennoh de Zoné a zivont en dispositioneu mad é pére en er guêlent. Arlerh ou devout onilet ou goalh, ind e laras dehou: hur mam

en dès reif carg d'emb a houlenne guet-n-ob mar-a-voyand aveit réglein bun affærien a famille ; ne glasquamb nameit gobér avel ma larchet d'emb. — A pe oen ér guér, eme en tad, m'em boé sourci a bau-ob ol ; bremeu m'em galhue en Eutru Doué devatbou, bui e hoès bou mam ; cheleuet-hi él m'em cheleuhoh-mé ; héliet hé avisou ; ne hret nitra e ellehé hi auquineín ; hum gâret en eil-éguilé. Mar gueliet, arlerh ma vein laqueit d'er marhue, casse guet-n-oh me borv, hui er beiou el léh m'eu de bet quemeret en tad Ngan ; ne houlennan nitra quen aveid on ; mæs mar lare en tad bras Doan gobér é mod aral, groeit avel m'el larou d'oh. » A drebi eu dè-cé, ol bugalé Martin Tho e yas, eu eil arlerh éguilé, d'er guélèt, nameit hemb quin en neu a ré youanquan.

« Er hrecbèn mad-meu eu devoé hauter-hand vlai. É famille, unan ag er ré pinhuiqueau bag inouraplan e zou é Ketau, eu dès discoeit, én amzérieu caletmen drès peb-tra, nr gréd hemb é bar eit cubein er Véleau, hag nr bourage perpet ingal eit derbel dob er fe.

« Jean-Baptiste Con n'en devoé-cau qniu nameit deu vlai ha deu-nigueñd. Lezel e ra tri a vugalé en un ouaid forh tinér, rac er houban a nehai n'en dès chet hoah hnéh vlai achihue. Deustou n'en devoé quet calz a vadeu, hemb bout peur ebué ueoah, é vezé attàu prest-caër de riscleiu é liberté, é vubé memh, eit laquat er Véleau eu abri.

« En drizèc ag eu dévéd loérad (eu buèhved dé a galan-gouyan 1840), ar en dro a zèc ær de vitin, é arrihuas eu ordrénance a berh er roué, dré béhanl é oé arrestet eit mad santance a varhue er Vartiréd. En trenoz vitin, hur puemb prisonnér e bouyas quement-cé, hag adal nezé, doh hum huélet ar en poend

de achihue ou buhé, n'ou devoé vennet mué receu dén erbet en de-cé ; ind e govessas eid er huéh dehuéhan hag bum aprestas a huellan ma ellent de verhuel. Ancoéheit em boé a larèt penaus, durant ma oent bet ér prison, é oé bet guellet rein dehai, dré zibue huéh, de recen. En eil trehoz er fin, é oé bet laret dehai é vehent bet laqueit en dé-cé memb d'er marhue.

» En tad Nghi, dré ma oé attàu é selle doh quement-cé, en devoé groeit alleigein en dé-cé en dejun abrettoh eit de gustum. A boén en ou devoé-ind achihuet er prediçg scan on devoé groeit, ma arrihuas inou tud er mandarinèd eid ou hasse guet-hai d'er gambre a lis. Er gueih Vartiréd-men, pèrè e houye reih-mad ait petra é hent guet-hai, e laras quenavou d'er brisonnerion aral, hag e yas de dy er mandarin a justice, péhani e gavezant azéet én é gadoér a lis. Er roué, em'ean dehai, hon condan de vout dibennet, ma ne droet cain de lézen er grechénion; mar caret er gobér, hui e elle hou pout hoaft hou craace; mæs mar bnm ahurtet de refuse ag er gobér, é hér d'hou casse d'er marhue aben. En tri bélég e zifréhas rescond, én ul larèt : hur volanté e zoo sonn, ne fehé quet changein. — Hà hui, e laras nezé er juge de Vartin Tho ha de Jean-Baptiste Con, hà groeit mad e boés-hui éhné hou chonge? hà consantein e rethui troein cain d'hou religion? Mar er groet, é vou changet hou poén é tri blai a labourieu publiq, hag é ellehet goudé distroein é peah devat hou tud. — Pe vehé bet ar-n-amb délezel él-cé hur religion, em'ind-i, n'hur behé quet gorteit beta bremen ; ni el lare d'oh hoah, mandarin, hirhuiquiu ne vou guellet gobér d'emb manquein él-cé d'en Doué e adoramb : mar deliamb merhnel én ur refuse gobér er péh e honlennet guet-h-omb, e ma guel er marhue aveid nn torfact él-cé.

— Souéhet-on d'er péh e laret, emé hoah er mandarin; mæs, laret d'eign, pe rehen hou cræce d'oh hemh gobér d'oh déleзel hou lézen, ha hui hou pehé hoah eu hardéhtæt, arlerh en ol tourmanteu calet e hoès bet andnret, de rein logeris d'hou Pélean ha de hoarne én hou tyér en treu e chervige aveid hon religion? — Ya, mandarin, er hetan bélég e gavehemb, ni e sellehe él ur blijadur, él un devér memh eid omb en digueмér hag er hubein: ne veoh quet é selle m'hur bou qnæ erbet ag hur bont groeit quement-cé. — A pe n'en dès chet moyand d'hou ttroein, me ya d'hobér hou laqnat d'er marhue, ha d'hou casse d'en nean; mæs, hoah ur huéh, a béh squél en hum chervighet-hui enta aveit monnet d'inou? — Ag hur hacolleu, ag hur rangenneu hag a hou cléan, mandarin hras. — Eid er huéh dehuéhan, hà hui e droa cain d'hou lézen? — Nompas, birhuiquin! — Soudardéd, casset-ind d'er marhue! »

« Er soudardéd hag er vonrreàuyon quentéh ou stleigeas trema el léh é péhani é tellent rein ou huhé. Jean-Baptiste Con, ur min-hoarh ar e zivès, e zevisé guet er ré e hanàué ar é hent; Martin Tho e gnérhé en ur fæçon poset, ha guélet vezé ar é face un dra-benac lan a vajesté n'en devoé het hiscoah remerquet ar nehou er grechénion ag é guér. Guéletvezent é sehuel de bep cource ou denlegad trema en nean ha doh ou deval arre touchant arlerh eu ur bedein hag én ur rantein gloér de Zoué. A pe oent arrihue él leh ag ou sacrefice, ur bourreau e gommançàs dré en tad Nghi. « Hum laque, em'ean dehon, ar henneu ha teulin, ha troa ha sèl d'en tubont. » A boén en en devoé-ean conzet él-cé, ma trohas é hong guet un taul: ol er vartired aral e varbuas ehué quer bean él d'hou, nameit neoah en tad

Thinh, péhani ne gollas é bèn meit guet er buarvèd pé memb er huembvèd taul glean. Crechénion péré hum zalhé prest inou, eit casse guet-hai, mar ou devezé guellet, corveu précius er vartirèd, e ellas ou lemel a inou, bag en noz arlerh ou dougas beta Kétan. Hani en tad Thinh e oé bet héiet é parraes Nam-Xang, é péhani en en devoé en dén santel-men laboureet pèl-amzér; Jean-Baptiste Con o zou-ean bet héiat én ur gouignelliég ag é dy, ha Martin Tho e zou bet laqueit, èl m'en devoé goulennet, ér memb léh-hont ma oé cuhet ha ma oé bet dizoleit én tad Ngan.

« Chetui a betra é elle bout én gorto ér vro-men ér véleau hag er grechénion fidel; quement crechén e zizoler d'er mandarin Trinh-Quang-Khanh e zeli choége étré troein cain d'é lézen pé andur poénieu bras ha merhuel. Hilleib aral hoab e zou bet martir ér hlai 1840 ér broyeu-men; mæs ne-mès vennet conze meit ag er péh e zou digouéhet ér harter bro-men é péhani é on, guet er puemb martir courajus, men, a hèrè én e mès bet sourci én ou frison, ha guet péré én e mès conzet lies a huéb. Ne scrihuan calz amen meit er péh én dès merchet én ou liéreu er vartirèd-men ind-memb; er rest e mès cleuet guet tud én dès ind guèlet hag e vérite bout credet. Me 'bède er ré e leinou en dra-men d'ou devout chonge én ou fedennou ag er Missionnér én dès er scrihuat, hag e garehe, a greis calon, ma vebé larèt d'oh quént pèl é ma bet ean chué arrestet ba tourmantet él-cé, mæs neoah crihue erhoalh aveid en devout bet er victoér. Pligéet guet Doué rein d'eign er græce-zé, deustou n'hi méritan quet, mæs é on neoah én gorto a véritein na dé dré er secour a bedennen er vredér ha hoérezéd a vrediah er Fé. »

JEANTET, *Missionnér apostoliq.*

# MISSIONNEU

## AG ER HUH-HIAUL PÉ AG EN AMÉRIQ.

Én Amériq, pé ér Vro-nehué, é hès deu rum tud: en dud *guèn*, de laréd-é, en dud dichennet a Europpéenèd, hag en dud *rû*, 'queih tud gonihue, sauetguénédicg ag er vro-cé. En ul loden ag en Amériq, hanhuet Canada, é chome tud e zichenne a Francision; ind e gonze hoah er gallèc, deustou m'en dé ou bro idan guelloud Bro-Sauz. Ou lézen e zon en hani Catholiq. Un Escob a France e yas, bremen deu vlai, de bredèg dehai. Er gueih tud-cé e ouilé hag ær pedé de chome èn ou mesq. Ni hou cârou, e larent ind dehon, èl hun tad, ha ni e sentou doh-oh èl bugalé. Red-é bet dehai hum zisparti!

Él loden e hanhuér bremen er *Stadeu liamet étré-z-hai* (États-Unis), é chome tud dichennet a Sauzonèd, ha Sauzonage e gonzér er vro-cé. Er muihan a nehai e zon huguenaudèd. Tadeu er ré-meu e guittas bro Sauz deu gand vlai zou pedost, aveit guellein béli guet muyoh a franquis ou religion faus hemb arvar, mæs eit péhani e oent douguet bras. Ind e gavas én Amériq quement a zoar èl ma hoantent, doar ne oé de zèn erbet, ha péhani ne oé hèt marteze biscoah labouret. En dud ag er vro, en dud *rû*, e hras neoah liès brézel dehai. Mar-a-huéh é tigouéhas droug guet er ré *huen*; mæs, ér pèn dehuéhan, er re-men e forbannas er ré *rû* bag e hras dehai hum dennein ér hoèdeu.

Missionnerion a bep bro hag a bep urh e yas arlerh

en dud gouihue ér hoëdeu aveit disquein dehai er güir lézen a grechêneah. Drès ol er réral, er Juistrèd e hounias hilleih a nebai d'er fé, mar-a-huëh diar goust on huhé. Er gucih tud *rû*, quênt hout disquet, e laqué er Visionnerion d'er marhoë, rac ma ou sellent èl ou êneberion; mæs ur huëh ma oent crechénion, ind ou doé eid ou zadeu, *er sayeu dû*, èl ma larent, er garanté hag er respet brassan.

Pe zas d'en dud fal discare urh er Juistrèd, un nebediëg quênt er révolution, en dud gouihue e chomas hemh Bêlean, hag e ancoëhas casi aquêrh ou lézen. Pêl-amzér ind e laras ehué :

Hun Taden truhéus, mèn é ma oueit arzé
En amzér curus-hont ma hou cavemh bamdé,
Eit cleuet conzen Doué ha discarg hur halon,
Hag eid hur honfortein drè er Gommunion.

Boëhieu er gucih tud gouihue hum gollé én on hoëdeu, ha nitra ne rescondé doh-t-hai, nitra, nameit en dassôn.

N'en dé quet mui, calz e faut, quer stang en dud gouihue én Améric : er ré e chome hoah en dès a nehuë eit hngulion er Juistred, pérè e hra ur vad bras én ou mesq hag ehué é mesq en Europêenêd.

Él ma mès el laret ihuelloh, er Staden liamet étrézhai, en huguenaudêd e zou stancoh eid er Gatholiquêd. Neoah, a houdé niguênd vlai-zou, el lézen Catholiq en dès hnm streäuet én ur fæçon souêbus ér vro-cé. Ne oé aguênt abont nameit dibaut à Escobêd hag a Vêlean. Bremen é ma cresquet hilleih en nombre a nehai ; hremen en Escohêd e hum dolpe hag e zalhe conciteu ; ellein e rér spurmantein en dé ma tei ol er vro-cé de vout catholiq.

⁂

## INISEN HAITI.

***Lod ag ul liër scrihuet ére en Eutru Rosati, Escob a Sant-Loeis, d'er Mambreu ag er honseil a Lyon.***

Paris, 16 Imbril 1842.

TUCHENTIL,

Ne chongen quet, a pe oen én hou mesq, é mis gonil-miquêl ag er hlai tremeinet, é ellehen hoah hum gavouet, ér hlai 1842, é unan a hou ç'assambléieu. Epad en amzér-zé, Doué en dès reit d'eign er græce de drezein liés er mor bras.

Me bartias a Liverpool er puar a galan-gouyan, en huézéc é oen é Hatifax, en tri-ar-n-uiguênd é New-York, hag en tregond me sacras, én ilis-vam a Philadelphi, en Eutru Pierre-Richard Kenrick, escob a Zrajas, aveit me secour. Me selle en Eutru Escob a Zrajas èl er huellan donæzon e ellé Doué, én é vadeleah, rein d'eign ha d'em foble.

Goudé em bont sacret en Eutru-ce Escob aveit gobér èm leh, ne mès chet guellet monnet guet-hou de Sant-Loeis. Carguet, él ma houyet, ag un affær ag er vrassan conséquance étal er gouvernemant a Haïti, me ambarquas, quetan m'em boe guellet, guet en abhé *Cessent*, pêhani e gousantas me hêli ha chervige d'eign de segretær, hag en tri-ar-n-uiguênd me zoaras é Porher-Prince. Er hrud hum strekuas é bér amzér, ér guér capital ag er repubiiq, é oé arrihue un Escob, e zé a Rom hag a berh er Pab, aveit plantein a nehue er Fé catholiq ér vro. En nehuitéd-cê e zou het receuèt dré ol er boble guet er mercheu ag er vrassan joe.

En ol e zesire ma vehé bet groeit un accord étré er vro hag hun Tad santel er Pab. Me gonzas doh er presidant Boyer; ean em receuas guet er mercheu brassan a joé hag a respet. Goude en dout leinet el liér e scrihuc er Pab debou, ean e laras d'eign péh quer joéius-oé ag er soeign dalhable en doé hun Tad santel er Pab ag é vugalé a Haïti; ean e zisclérias d'eign é sellebé èl un dever aveit-hou rescond d'er garante-zé, hag èl ur bonbeur coutantein é zesirieu. Er religion, em'ean, e hra é qnement bro-zou eurustæt er ranteleaheu; mæs requis-é, é special eit bonheur en Haïtienèd, péré e banàue er bris a nehi ha pére ne vennant religion erbet aral meit er religion catholiq. Guelet péh quer sonn e mant ɖhomet én ou fe, penaus-benag ne receuent instruction erbet, ha deustou d'en amzerieu maleurus e peré en ou dès hum gavet. Er Brotestanded en dès degasset amen missionnerion; ind on dès digueoret deu dample; mæs n'on dès gouniet hanni d'on lézen; n'en da casi banni d'ou assambléieu meit un huguenaud benac ag er broyeu aral. — Abrest e oe bet hanhuet puemb commissær aveid hum gleuèt guet-n-eign a zivout en affær a behani e oen carguet; èl ma oent tud spis, instruget ha lan ag ur guir desir d'hum accordein guet hun Tad santel er Pab aveid badein er fé èl aben, ni hum gleuas arlerh hur bout hum gonzet dré dair gùeh ag en affær. Ni e hras ur honçordad e zelhan discoèin d'er Pab, ha péhani, goudé ma vou bet approuet guet-hou, e vou sinet é Rom. Er presidant Boyer e gassou imber d'er guer-ze un den ag é berb. Dré er honcordad-cé, er religion e vehé instituet a nehue é Haïti; laqueit vehe un Escob en inis, pourvæet vehé de zobérieu spirituel er republiq-cé, é péhani é contèr tro-ha-tro d'ur million a dud.

A pe zas en arrangemant eurus-cé de vout hanaouet

é hér, en ol e oé ér joé vrassan, hag un nombre bras a bep stad hag a bep condition e zas de ziscoein d'emb ou houtantement. Er re peur él er ré pinhuicq hum bedô de leigneu aveid hum rejouissein én ul lod ag un accord e gontanté ol ou desirieu. Et leign e zou bet groeit en dé quênt ma tiblacen, er presidant e laras d'eign ne veané quet m'em behé quitteit en inisen hemb rein ur merche nehue ag é garanté tiner é quevér hun Tad santel er Pab; ha, gondé en dout sinet, ean e zougas er yehed-men : græce-vad d'hun Tad santel er Pab Gregoér hnézêc, pligeèt guet Doué rein dehou un nombre bras a vlaeu aveit gloér en Ilis ha bonheur er boble crechen! Ol er boéhieu e sáuas aveit rescond d'er yehed-cé.

Ol er boble a Porh-er-Prince e oé ér memb dispositioneu. Er presbytér é péhani e oen loget ne houlié quet a dnd; en Hatiénéd e zé a gandaden de honlenne mem bénédiction e receuent ar ou deulin; én ty, en ilis, a p'hum ziscoen ér ruieu, perpet er memb mah, er memb respet, er memb devotion. Er respet-cé ou devoé aveid-on, m'er sellé él ur merche ag er stad e hrent ag er baracter a Escob e mes receuet, hag ur merche ag un istim ou doé aveid er Pab, péhani en doé m'en degasset aveit derhel é léh.

Ne oé quet hemb quin en Hatiénéd e oé contant ma oé instituet a retorn er religion Catholiq én ou bro; en istren e lode én ou joé : hilleih a ambassadorion en dès hum rejoeisset m'en dé deit de bèn en affær a béhani é oen carguet. Étré er ré en dés rantet d'eign chervigeu n'ancoéhein jamæs, me hanhuou en Eutru Levasseur, consul general ag hon pro é Porh-er-Prince. Ean e vennas me laquat de hanàouet er ré e gommandé el lestri a Franre e oé ér rad. A p'en d'on arrihuet é borh er *Berceau*, é on bet receuet guet er habitéu

Lartigue hag é officerion. Er vartelodèd en doé on dillad a ordrenance hag e oé idan en arme. Arlerh hur bout visitet el lestre caër-zé, er hommandant e zischennas guet-n-emb ér chaloup, hag e vennas donnet guet-n-emb de vorh er *Circe*. Ne oemb quet hoah pèl doh el lestre e zemb a güittat, a p'hur saludas dré zenzéc tèn cannon. Er chaloup e arrestas; ni e re-ceuas er salud hun zoq én dorn, ha ni e soublas aveit saludein er pavillon péhani hum zisplégue é lein er guerni el én un dé a rejouissance. Er memb inourieu e zou bet rantet d'emb é borh er *Circé*, commandet dré en Eutru Richard. Él ma tistroen d'er porh, er bonsul general e laras d'oign : me zon coutant bras ma oh deit de visitein hul lestri; hui e hoès reit d'emb en occasion de ziscoein ér vro-men peoaus é teliér inourein un Escob hag er re e zou degasset a berh hun Tad santel er Pab.

N'em boé chomet meit tair suhun é Porh-er-Prince, ha neoah, én ur drezein er guer-zé aveid hé huittat, m'hum gavé anquinet; me santé, doh hum zisparti a zoh er boble-zé, er boen en dès un tad én ur béllat doh é famille. Er ruieu dré béré é hen d'er porh e oé lein a dud. Ar me hènt, er soudardèd e bresanté en arme, en tabourineu e sonné; peb-unan hum laqué ar é zeulin aveit receu men deluèban bénédiction. É het enta d'hon ç'hent, e laré er ré e ellé tostat d'eign. — Ya, e laren-mé dehai, mæs aveit dougne hon tesirieu doh treid hun Tad santel er Pab; ean e zegassou d'oh un Escob, un tad péhani n'bou quittei quet mui.

† Jojeb, *Escob a St.-Loeis.*

## MISSION EN DRINDED.

*Liér scrihuet dré en Eutru* Poirier, *missionnér apostoliq, d'en Eutru* Mac-Donnel, *Escob a Olympe.*

Oropuch, 1841.

Eutru Escoa,

Lausquet-mé de gonze d'oh ag ur voyage e mès groeit a hou perh é mesq er Waronéd.

Er hetan dè a vis guenver, me arrihuas dehuéhat bras é ty mem brér, é Oropuch. Ag en trenoz, unan ag er vistre vrassan é mesq en Indséned e zas d'hur havouet guet puar ag é dud, aveit dougue hun treu bag hur hasse de Siparia. Er gueih tud-cé, hanternuah, guet ou hrouhen couivret, ou hlean hir, lardous ha salpendret é rù, ne hétant qnet bras gnet er re ou guele aveid er huéh quetan. Mæs, a nebedicgueu, é tuéhér doh-t-hai. Ou min douce, couard, sentus, e laqua er ré ou hanàne non-pas hemb quin d'ou dout truhé doh-t-hai, mæs open de zesirein disquein dehai en doctrin a grechéneah, capable hé hunan de rein dehai en trézolieu-eè a beah hag a espérance péré e zou loden gûir servitorion Doué.

Er mæstre e oé deit d'hur hiah en doé chomet guébaral tost de uignénd vlai ér Savanne-vras, hag e houyé un tamieg spagnol, sauz ha hréh-gallec. Ni hun nès enta guellet goulenne qnement tra a zivout religion, imur ha custumeu é vroès, én tretant m'hur beze hanàuet quement-cé ni-memb én hur huélèt er ré a nehai e oé chomet é Siparia.

Quênt hum laquat én hent, ni hun nès lodet étré er puar Indièn hag er mæstre donæzonen distèr péré ou laquas neoah de vout joéins hras.

En hent e zeliemb hèli e zou hir, diæz ha poénius. N'en dé a nehou meid ur vinoten, guet cantroyeu hemb fin, a drès de goédeu quer conh él er bed, drè vannéieu bras hag ihuél, a drès de stéricu e zou ret tremeine a ziar choucheu güé, é riscle a vout louyet guet harreu astennet a guement tu-zou; mæs ahoel, er pêh e zou un dra vad en ur vro quen tuém, ellein e rèr qnêrhet idan er hoasqueden ag er palmézenneu péré en dès deliau forh ledan.

A p'en d'omb arrihuet én ul léh hanbuet Rio-Corriant, ni hun nès chouqnet eit lezel de ziscuéh el lonned hun dongué; hag azeet, guet hun Indiéned, ar vord er stêr, ni hun nès groeit un tamicg prêd.

Arlerh hur hont quêrhet durant pedair pé puemh ær, é omh arrihuet ér vorh a Siparia. Quentéh ur vostad tud, pautréd, merhed ha bugalé, en dès hum chairret tro-ha-tro d'emb; ind e chomé hàmet dob hur sellet; ul lod vad a nebai e zou deit de voquein d'hun deonrn. Bout e oé én ou mesq un dèn ouaidet mad hag e ziscoé en dout ardro tri-uiguènd pe déc vlai ha tri-uiguènd. Er bohle e ziscoé hout lan a respet aveit-hou. Hennèh e oé er mæstre hras ag er vro. Ni e hras dehou a zonæzon ur say indien hhue güen, guet hoquetteu hroudet ar nehi. Neze ni er secouras d'hi gusquein. Brasset ur joe aveit-hou ! Ean e hratas d'er missionnér a Siparia ha d'eign en en devehé bet ehué roit d'emb donæzon er guetan güéh ma yehemb d'er güêlet. Nezé ean e ziscoaa d'emb ul liér gronnet mad, drè béhani en Eutrn Francisco a Guiros, er houh missionnér a Siparia, e desté en en doé er mæstre-zé ur gomportemant mad, ha drè béhani eu

e lausqué d'hobér er hommerce guet é barrəsiénəd. Ean hur pedas elué de rein dehou er memb merche a fiance vad. Ni hun nès pourfitet ag en occasion-zé aveit conze a zevri ag en affær a salvedigueah er boble. Ni hun nès enta pedet er vistre de zonnet en trenoz d'hul logeris.

En noz-cé ni hun nès hum goutantet a ou atterce a zivout ou bro, a boulenne guet-hai hanhue en treu e huélemb dirac hun deulegad, ba ni hun nès commancet él-cé un dictionnéricg e chervigeou d'emb marcé dehuéhattob. Diæz vehé laret pèh quer souéhetoè en dud-cé doh hur güélèt é scribue ou honzeu ha doh hur lènèt é leine goudé ol er pèh ou doé laret d'emb. Revé ma seblant, langage en dud-cé n'en dé quet diæz de zisquein. Degasset zou bet d'emb bugalé de vadéein. Ni hun nès rescondet é vadéehemb en trenoz, arlerh en overen, puar ag er ré vihannan, mæs é vennemb disquein er ré couhan quênt ou badéein; ni hun nès goulennet nezé guet er boble: Hà bui e venne ebué bout badéet? Ya, ya, ou dès ind rescondet ol ar un dro. Deja unan ag er vistre, péhani en dès cand Indién idan d'hou, en doé grateit degasse d'emb ol é dud, en doé, él d'hou, en desir de vout badéet.

Ni hun nès antréet é ty er habitén pé er mér a Siparia, Basile Tabarez. Ni e gavas inou en Ouéstlatou, de laréd-é, en doctor, sorcér pé hâmour ag er vro. Ean e dostas d'emb aveit boqueín d'hun dcourn; mæs é vin fal ba trompér ne blige quet d'eign.

En drivéd dé a vin guenvér, e oé ur sul, mem brér e gannas en overen-brèd, de béhani é tas el lod muihan ag er Spagnolèd. Ol en Indiénèd e chomas étal en or, nameit Jojeb-Loeis ba Cyrie, ou deu væstre Waron badeet, pére e zas en ilis. Guet péh grèd en hun nèsni laret en overen aveit conversion er boble-zé bag hani er pobleu tro-ba-tro! Me mès laqueit ol en dud

goué-cé ldan goarnation Mari, patromès ilis ha mission Siparia. Arlerb en overen, me vadéas, ël m'em boé eam grateit, puar croaidnr Indién. A pe larér: *Receuet er sai güen*, me ras dehai beba rochedicg güen em boé degasset guet-n-eign, ha gonde me laquas é spign dob on goug ur mandal a Gonception-glan er Huérhiès, éu al larèt mad d'hou herent ou lezel guet-bai, ba degasse d'emb er vugalé-cé aveit bout disquet a zivout er péh e zent a bratat.

Ardro en noz, ni bun nès hum gleuet guet er homb mæstre ha tri ag en dud inouraplan ag en Indiéned. Er réral e cbomé tro-ha-tro d'en ty. Ni e bonlennas gnet er pnar-zé e oé guet-n-emb, hàg ind e venné a zevri ma vehé het ou znd crecbénion. — Hemb arvar erbet, em'ind-i, ha chetni perac en hun nès bou pedet de vadéein hur bugalé. — Mæs n'en dé quet erboalh bout badèet aveit bout göir serviterion de Zonë, red-é hoah gout er pedein ha goarne é bourhemeneu. — Ni ou goarnou. — Grateit d'emb é tastnmehet amen hou poble ahoel dihue huéh ér blai, aveit ma ellehemb disposein d'er Vadient er ré a han-oh n'en dès quet bi recouet, ha disquein d'er réral er péh e zeli gobér er ré e zon badèet. — Quênt gratat é teliet quemér avis er boble, emè Jojeb-Loeis. Er boble e rescondas guet joé: ya, ya, coutant-omb. — Hâ coutant-vou er vistre, cmé-mé boah dehai, ma vou missionnér Siparia hag é vrér missionnerion er Waronèt? Hàg ind hun digueméreha guet pligeadur é cas ma yehemb d'ou bro aveid ou ghélèt hag on disquein de gârein Doué? — Ya, ya, em'ind-i, deit hag é vehel digueméret mad. — Hama, a p'en dé èl-cé-é, é hamb de rein d'hou mæstre ur paper aveit sonnat en accord hun nès groeit; er papér-zé e chervigeou de basse-port dehon ha d'en hani e zalhou é léh; n'en

don meit en discoein d'er missionnér aveit bout hanaouet ha receuet èl unan a hur hugalé. Épad ma tivisent en eil guet égnilé, me scribuas en act-men e yet de leine.

De guetan. Cyrie, quetan mæstre er Waronèd, ha Jojeb-Loeis, eil mæstre, e gousante a volanté vad ma vou disquet de ol on foble er religion catholiq, apostoliq ha romæn.

D'en eil. Ind e choége hag e hanàne er missionner a Siparia aveid ou zad hag ou missionnér.

D'en drivèd. Ind e zegassou peb plai dihnè pé tair gùéh, mar guellant, ol er Waronèd de Siparia aveit clevet predéguen er missionnér.

D'er huarvèd. Én ur arrihue, er hetan mæstre, pé en hani e zalhou é léh, e zìscoei d'er missionnér er papér-men hag er chapelet e ramh debou aveit merche ag en accord groeit étré-z-omh en tri a vis guenvér 1841.

Sinet dré A.-M. *Poirier*, missionnér apostoliq, person a Siparia; R.-Ch. *Poirier*, missionnér apostoliq a gollége Sant-George ér porh a Spagn; Leon *Lecailtel*, cloér tonsuret; Basile *Tabarez*, cabitén a Siparia, testen; Antoén *Zabala*, interpréd.

Ni hun nès gronnet en act-zé guet chapelet ha billetten en Eutru Quiros, ha ni hun nès ind reit d'er mæstre quént parti. Mæs, quént achihue, hà vennein e ret-hui gout, Eutru Escob, petra e zou arrihue guet-n-emb? Er bara en dès commancet manquein, hag er péh e oé quer goah, er gùin aveit laret en overen. Mæs er vissionnerion e zou dueh, èl en Apostol, de vout mar-a-huéh ar nitra, ha mar-a-huéh aral ar ou goalh. *Scio abundare, et penuriam pati.* Hum gonsolein e rér én ur chongeal é cherviger de honui ineanen de Zoué.

R.-Ch. POIRIER, *Missionnér apostoliq.*

## VIQUÉLAGE-APOSTOLIQ AG EN DOAR-NEHUÉ
(TERRE-NEUVE).

*Lod ag ul liér scrihuet dré en eutru Fléming, escob, viquél-apostoliq ag en Doar-nehué, d'er Mambreu ag er honseil a Vrediah er Fé.*

Guenvér 1842.

TUCHENTIL,

Hui e bouer é péh stad e mès eavet me mission. Pél-amzér é ma bet hemb esperance a receu mui er secourieu spirituel. Er ré clan n'ou devoé bélèg erbet d'on honsoleiu én ou dehuehan ær. Chetui er peb e hre ou brassan poèn. Oh! na tristet-é er hlinhuéd, ou des laret d'eign liés goudé, a pe n'eu dès ur bélèg é pèn gulé en hani e ya de verhuel aveit discoeiu en nean dehou!

Bremen, Tuchentil, chonget ér bonheur a bébani é jocissan én ur huélet en eu dès Doné hum cherviget a hanan aveit renencein er vro-men; chonget ér bénédictioneu bemb fin e scuillou ar er mambreu a vrediah er Fé quement a bedenneu gredus, quement a sacremauteu reit, quement a overenneu laret én ur vro quer pêl, étal troèd er groéz en dès sàuet amen hou ç'alézoneu.

Arlerh em bout bon trugairéquet ag er pèh e hoès groeit aveit me foble, lausquet-mé ehué de gonze d'oh ag er boén e guemér ean-memb de rein gloér de Zoué én ur sehuel un ilis gaër én é inour.

Abad ma houlie bamdé bur marteloded ér porb er hargueu mein e zegassent aveit nitra a inisen Kelly,

er boble a Sant-Yehan, casi aquèrh, e gassé er veincé hag en treu aral a béré é oé dobér ar el léh ma telié bout sânet en ilis. Durant calz a suhunien, er fermerion en dès pourvæet étré déc-ba-tri-niguênd ha puar-uiguênd karr. Ol é labouremb, er boble, er vêlean ha mé-memb.

Ni e gavas tost de Sant-Yehan, hag é spécial én ur arrihue ér porh, rehér vras e oé bet tennet ag ou léh aveit gobér castelleu-brézel, mæs péré ne oent quet bet ol impléet; m'on goulennas ha permettet-oé bet d'eign ou bemér. Me bras yobein ol er rehér-cé én ul léh jangeable aveit ma vehé bet æssob ou hasse d'ou léh. Me bras larêt, ér guetan overen, é bé el labour de gommance, bag en trenoz é arribnas open deu vil a dud, hag el labour e oé bet groeit é corv pedair pé pnemb ær.

Ardro huéh suhun gondé, m'ou galhnas boah ur huéh. Me laras dehai hum laquat a vandenneu, én ur fæçou ma vehé bet er re ag er memb ruheu, ag er memb michérieu en eil guet égilé. Peb banden e zelié en dont nn dranel pé ur barrieg de sleigeal mein. D'en ær merchet, me gavas open huéh mil a dud prest de gommance. Ur bligeadur-oé ou guélet é labourat. Peb banden e boénié d'er paravi aveit gout péhani en devehe casset én un dé er muiban a vem hag er sammeu ponnérran.

Me remerquas drest er réral er vartelodéd ag er porh, tud nerbet bras ha lan a volanté vad; ou zranel e oé en digueorran, bag chné ind e gassé guet-hai carguen divusul. Deja en ou devoé casset tair pé pedair boyaged, a pe zas d'eign ou guêlet é tistague ur rob ag er ré vrassan. Me laras dohai, él ma oé er roh-cé dob tor ur voten, é risquent ag en dout droug, ha m'ou fedas d'el lezel; mæs ne oé quet hoah troeit mad

me bain d'eign, m'bum laquant a nehné ar é dro; ind e zas de bèn ag en dihourienneïn, ha ni er bleuas, guet un trous blaouabus, é roulat doh tor er manné hemb gobèr droug de banni. De bèn un ær goudé é oé laqueit dehai ar ou zranel. Mæs en diæssan e oé arlerb; requisoé, aveit arrihue é kèr, trézein ul lenn, pé ur poul bras, sellet él ur passage forh dangerus é gouyan, rac m'en dé dôn blaouah. Er main ou devoé de zougue e bouisé pedostig dêc tonnel. Er ré bazardussan e chomas un berrad én arvar ha de chongeal. Mæs Doué ne oé-ean azé eit goaranteïn er ré e labouré aveid é ilis? Ind e gueméras enta conrage, ha me arrihuas just aveit güélet é roulat ar er scoro er mein bras-cé é creis er joé bag er bontantemant e ziscoé oher boble. Arlerb deu zé a labour é oé tolpet tostieg er bouis a zeu vil tonnel meio.

Anfin, arribne e ras en dé de laquat én é léh er meinsôl. Me yas ar el léh é péhani é telié bout sauet en ilisvam guet me fréhécion, é péhani é oé ol en dud ag er guér ha calz a réral ag er hartérieu tro-ha-tro, ha deuzêc bélég, péré e sinas guet-n-eign ar er mein-sôl ag en ilis. Bout e oé ér cérémoni-cé tro-ha-tro de uiguênd mil a dud.

Me vennas discoein d'em foble me bontantemant, me joé, me eurustæt, hag on zrugairéquat ag er bon hag ag er housteu ou devoé bet; mæs ne oen én gorto a houlen nitra guet-hai, ahoel a vamen d'un herrad. Juget enta péh quer souëhet-on bet é buëlet en eutru O Brien, unan ag en duchentit a mem brediab, é tonnét de houlenne guet-n-eign ba me venné el lezel de laquat un dra-bénac ar er mein e zenne a veniguein. Me chomas un berrad én arvar ha me zelié rein dehon é boulen; mæs, arlerh em bout chonget en dobérieu em boé, hag é volanté vad er boble, m'hi accordas dehou.

En eutru O Brien e ras huéh mil deu gand bantérhand livre. Er réral e guemèras scùir ar nehou, bag, en un hantér-ær, er bisqueterion ag en Doar-nehué en devoe lâqueit étré men deourn seih mil ha-hantérhand puemb cand livre.

Me mès güélet qneih tud a vor é rein ou dehnéhan sconéd, ha gonnidision peur é rein ou dehnéhan blanq aveit gloër en Eutru Doué; mæs er hource ag er bisquetereah e yé de gommance, ha Doué en dès taulet é vennoh ar on labourieu. Er bisquetereah e zou bet güel er blai-men eit n'en dé bet uiguênd vlai-zou. Hinihue ne vanque nitra ėn inisen.

Me mès en inour, etc.

† FLEMING, *Viquêl-apostoliq en Doar-nehue.*



## VIQUÉLAGE APOSTOLIQ AG EN TEXAS.

*Lod ag ul liër scrihuet dré en eutru Odin, escob a Glaudiopolis ha Viquêl apostoliq ag en Texas, d'en eutru Etienne, proculour- general a gongrégation Sant-Lazare.*

Galveston, Texas, 11 imbril 1841.

Eutru ha Brér é Jésus-Chrouist,

En Texas, a béhani é on carguet a berh hun Tad santel er Pab, en dès brassoh praden, mui a vonitage lonnéd eit qnartér erbet aral ag en Amériq. N'en dès quet calz a goéd, é spécial ér bolern. Er vro-men e zou arrouset dré un nombre bras a stérieu; mæs n'en dès quet paud a nehai digueor na dôn erhoalh aveit douguein lestri. Penaus-benac ne bouyér quet just en nombre ag en dud e zou én Texas, credein e rer neoah n'en dès quet ér vro open cand tregond mil a dud étré bras ha bihan.

* A p'en das er guetan Spagnolèd de chome d'en Texas, bout-zon deja open cand bantér-hand vlai, é tas ehué Bélean a urh sant Françæs de gommance missioneu aveit convertissein er boblen gouihue. Er ré banâuettan ag er missioneu-zé e oë Sant-Antoën, er Gonception, Sant-Jojeb, er Recour, Sant-Sabas ha Nacogdoche. Er missioneu-zé e zastmas imbèr un nombre bras a dud. Peb plai er Vissionnerion e yé él léhieu donnan ag er hoédeu, e hounié en Indiénèd dré on donæzoneu bag er garanté e ziscoent dob-t-hai; ind on degassé guet-bai bag on disqué a nebedicguen de labeurat ha de inourein Doué. Ér blai 1812, er

missioneu-zé e cessas, ha n'en dès mui meit restageu ag en tyér, chapélieu hag ilisieu en doé sânct er Vissionnérion. Aveid er gueih tud gouihue, ind e yas pebunan d'é du : lod e yas d'er Mexiq, lod e oé bet labet dré dud gouihue aral; lod e retornas d'ou hetan stad. En devotion e mès cavet é mesq en nombre bihan ag er ré e chome hoah ér vro, é zisco erhoalh é oent bet disquet dré dud abil. En dihue ilis e zon chomet en ou sàn, deuston d'en amzér ha d'er brezélieu, e hra inonr d'er ré en dès ind bàtisset.

A Liunville, porbicg mor é pébani en hur boé doaret, ni e yas de Victoria. Me lausquas ér guér-zé en eutru Estany, ha me gneméras en bent de monnet de Sant-Antoén guet en eutru Calvo hag ur brér-menah deit aveit hur secour. N'en dès nameit hantér-band leàn étré en dihue guér-zé; mæs er bandenneu sauvagèd, banhuet Comanched ha Tonakanied, péré e ride dré ol er vro, e laque er voyage de vont dangerus bras, ha casi é vér sur a vout massacret ma ne vér quet tud erhoalh ar un dro aveid ou laquat de déhe. Ni e yas enta ar un dro guet deu garr ar-n-uiguènd carguet a varbadonreah. Ol hur hompagnonèd e oé armet mad. Mæs, mar hoemb ag un tu goarnet doh eu Indiénèd, guet a viser de andur ag un tu aral! Na diffonnet é avancemb-ni! En tuèmdér e oé poabns, ha poén hur boé é cavouet ur huennicg benac aveit queméı un tamicg repos idan er hoasqueden a nehi. Ardro cubhiaul en bam laquemb én hent; mæs liès ag er hetan pas é torré un dra pé un aral é unan benac ag hur hirri, hag é oé ret termein lod ag en noz doh en ausein. Mar-a-hueh é tigouèhé en accidanteu-zé pèl doh er mamenneu hag er stérieu; nezé e oé ret d'emb ridèc dré en deserh, hag, arlerh bur bout clasqnet mad, é oemb hoah eurus mar dé d'emb cavouet én nn

toul bouillen-benac deur ba fanq caiget en eil guet éguilé. A hend-aral, ne oé quet goal-grihue hur provision, ba hoah ni hur boé reit lod a nehi d'hur hompagnonéd a voyage, péré en devoé hoah bihannoh aveid omb; red-é bet memb en dout recour doh er giboès, é riscle a dennein ar hul lerh en Indiénéd drè en trous ag hun tenneu.

Guet en diovèr é tas hoab en derbian; m'em boé-hi creinet dihue pé tair gùeh él er rè-ral. Mæs dramen, em boé groeit mad degasse guet-n-eign, hur gùellas a nebedicgueu. Er soulagemant eu doé cavet er gueih tud clan-zé guet-n-eign e dennas lies ambarras arn-an goudé; rac, quenteh él ma streàuas hur charterion er brud é oen medecinour, ol er ré glan e zé d'em honsaltein ba de boulenne remædeu guet-n-eign. Liès é omb bet acontet én hènt drè er guirieu-men: Chetui en Indiénéd. Mæs dré chanche quement-cé ne oe meit ur fans doairé, ha ni e arribuas é Sant-Antoën hemb bout bet attaquet.

Er guér-zé, sauet dré er Spagnoléd deit ag en inisenneu a Ganari, en dès den vil a dud etré bras ha bihan. Gùélet e rèr én hi un ty benac groeit guet mein, en tyér aral n'en d'int meit logen goleit gnet brèn. Er guér e zou arrouset mad, en doar e zou pinhuiq. En demeurance-zé e vehé bonrrable hag eurus quenavé brezélieu continuel er sauvaged péré e vire a bourfitein ag en avantageu-cé. N'en dès famille erbet n'hi dèa de ouilein marbue un tad, ur mab, ur brèr pé ur priéd massacret hemb trubé dré er Gomanchéd. Ind e ravage en doar hag e laire el lonnéd; hag ebué er vro e zon én ur beuranté vras. Brasset ur gonsolation vebé het aveid-on guellet rein ur secour benac d'er gueih tud-ce!

Un dé-benac arlerh ma oemb arribue é St-Antoën,

è passas ur ceremoni lan a gonsolation aveid omb, rac ma tiscoé splann d'emb pêh queṙ crihue-oè hoah er fé é mesq en dud ag er Mexiq. Unan clan, én dangér a varhue, e zelié receu en Entru Doué. A pe sonnas er hlhh, er boble a ridas d'en ilis aveit héli er Sacrement ér ruien; en dareu e ridas a zeulegad calz a dud conh, péré, a houdé puarzèc vlai, n'on devoé quet bet er bonheur de buélét qnement-cè. Hilleib a nehai e laré ne zougehent quet mui er marhue, bremen m'en doé Doué degasset Bélean aveid on assistein én ou dehuéhan ær.

Arlerb tri mis passet é Sant-Antoèn, én ur buélet é hé, guet secour Doué, en treu él ma tesiren, me yas trema Seguin, Gonzalès ha Victoria. Ne mès chomet er hérieu-zé meit un herradicg amzér, rac n'ellen quet hum zisparti doh me hompagnoned a voyage hemb hum laquat én dangér a vont lahet dre en Indienèd. Dehuéhatoh me yas abén de reviér Labaca, péhani n'en dé quet quen dangerus, ha me gavas, ar vorden er reviércè, dèc catholiq ha tri-niguènd péré e oé gùeharal me farræsiened a Varrens. Doucet ur gonsolation aveid on gùélét, ha, dres peb-tra, bout sur n'ou doé collet nitra ag ou fé nag a ou devotion, penaus-benac n'ou doé receuet secour spirituel erbet a houdé ma oent arrihue én Texas. Ind e zas ol de govessat hag e recenas er gommunion.

Ne mès guellet chome meit ur suhun én on mesq. A Labaca me yaa de Austin, kéricg e gommancér, destinet a nebué-zou aveit bout er guér principal a bouvernemant en Texas. En dud a lézen e oé neze assamblet; me boulennas guet-hai m'en devehé er Gatholiqued goarnet ol en ilisien sânet gùeharal dré er Spagnoléd. Gùir-é è mant ol a revin, nameit ilis er Gonceptiun ha hani Sant-Jojeb; mæs ind e ellon bout

hoah auzet. Drè sourci en entru de Saligny, ambassadour a France, men goulen e zou bet receuet mad.

Er sau-hiaul ag en Texas e chomé hoah de visitein. Nag a zæezmanteu a hep sort e gavér én hent hirzé ! Amen é oe ur atér e oé requis tremeine ar nanhue, azé ur maræs ledan ha bouillennec é pêhani é risquemh a golle hur roncèd; amen en nan, ha nitra aveid en torrein; pêlloh harraden glàu e gouéhé a boullad, ha lèh erbet de zistan. Chetui penaus en hun nès boyaget a Vontgomerry de Huntsville, a Cincinnati de Grok ha de Zouglas, a Nacogdoches de Sant-Augustin. Gùir-é é omh het digollet-mad ag hur fatig drè er hresse e laqué en dud ag er hroyen-cé de chelenet hur predégueu. Ne mès chet gùélet liès cheleuet conzeu Doué guet mui a joé hag a attantion. Er visit-cé, deustou pêh quer her-é bet, en dès cherviget bras aveit distrugein faus credennen er Brotestandèd, ha reneuéein santimanteu mad é calon er ré fidel.

Open er bohle catholiq ag en Texas, péhani e sàne de zéc mil a dud, étrè couh ha youanq, hout-zon calz a vandenneu tud gouihue é pèré é vehé mal hras chongeal : er vandenneu-cé e zou en Homanchèd, pêrè e zou niguénd mil a dud, en Tonakanied, el Lipanèd, en Tankanagèd, er Bidaisèd, en Harankanagèd, en Nacoesèd, ha reral, etc. El lod muihan ag en Indiénèd-cé e zaihre tud; en deourn hag en treid e zou on tam friand aveit-hai. Me mès deja toullet pèn-conze guet en Harankanagèd, aveid ou dastum èn ur mission. En Eutru Estany en dès ebué ou visitet, hag ind ou dès discoeit dehou en desir d'en dont ur bélèg. Er Gomanchèd e vou diessoh de honni. A viscoah é mant bet é hrèzel doh er pohlen aral tro-ha-tro. Casi perpet ar varh, hemh quin michér meit laìreah, ind e daule ur hir hag e ra un taul lance guet un abiltæt

vras; ou guèlét e rér a vandenneu é péré é mant dèc, uiguénd, tregond pe hantér-hand é ridèc é peb léh dre er vro. Ag el léhien ihuel ar béré é mant aveit spial on zam, mar guélant é mant or ré grihuan, ind e gouéhe quer pront él er splanhoër ar er voyagerion hag ou massacre hemb truhé. Diæz vehé larét pégue-ment a dud en dès collet on hnhé guet-hai, pégue-ment a verhèd hag a vugalé ou dès queméret.

Un herrad amzér gondé ma oen arribue én Texas, puemb pé huéh cand ag er Gomanched e zas beta Liunville. En dud ag er guér, péré n'hum zefient quet a nehai, e oé het ret dehai hum denne ér hai a Labaca aveid hum sauve a zan ou hireu: ardro eih a dud e gollas ou huhé. Ur voés youanq e oé bet queméret pri-somerés arlerh hi dont guélet hé dén é conébe marhue étal d'hi. Gondé ou dont clasquet mad, ha pillet rah, ind e laquas en tan é kér. A Liunville ind e yas de Victoria. Er hetan ty ou doé attaquet ér guér-cé e oé hani en Eutru Estany; ean e hassas a drès d'er bireu hemh hout blesset; mæs quement-tra en doé e oé bet queméret; liennage, orlemanten, livren, nitra ne chomas ar ou lerh. Azé é oé het hoah lahet calz a dud, ha queméret prisonnerion hugalé ha merbèd. Neoah er grechénion hum dolpaa hag e yas arlerh ou lairon; ind ou dalhas étal stérieu Plombereck ha Sant-Marc. Er hombat e oé bet hlaouahus. Puar-ha-puar-uiguénd ag er Homanched e chomas ar en dachen, hemh conze ag er ré hlesset e zelias merhuel gondé. Er viserahlèd-cé, a p'ou doé guélet en Texiénéd é tostat, e glasquas massacrein ol er hrisonnerion e gassent gnet-hai. Ur gueih vam, couéhet étré ou deourn guet hé hroaidurieg, péhani n'en doé nameit dèc mis, en doé bet en anquin d'er guélét é vout flastret dirac he deulegad, hag e oé het hi-memh toullet a dauleu

lance. Me mès contet, é corv dèc mis, tost de zeu gand a dud laqueit d'er marhue dré er vanden-zè.

Deustou de valeurieu quer bras, Doué en dès commancet deja turel e vénédiction ar hul labourieu distér. A houdé er hetan dé a vis æst 1840 bet er hetan a vis merh 1841, ni hun nès cheleuet nàu hand ninèc covézion, ha badéet den gand unan ha puar-uiguènd; bout-zou bet puar hand trihuèh-ha-tri-uiguènd communion. Dobér vebé, aveid avantage er religion, ma vehé sànet aben ahoel huèh chapèl ër hérieu vrassan ag er repuhliq; mæs é mèn cavouet en argand requis? N'hun nès nitra, hag er pobleu e zou ër vrassan peuranté. É boyage, me basse lod ag en nozieu én dón ag er hoèdeu, ér méz; me hra mé-memb me heguin, ha neoah hun dispigneu e zou perpet coustus bras. El-cé, en déieu dehuèhan-men, aveid en dout guetn-eign, durand ur voyage a dri dé hemb quin, deu zen armet, é ma het ret d'eign paiein tri sconéd ha deu-uiguènd ha puemb ral. Dobér vebé ehné a scolageu é Sant-Antoèn hag é Galveston. Pihue e balou er hetan frayen? É omh hemb logeris, obliget de honlenne logein é tyér er Gatholiquèd, ha liès memb é tyér er Brotestandèd. Amen-è è ellér larèt è tisquér bout missionnèr. Me gredé è houyen er vichèr a vissionnèr a houdé guèrgo; mæs a houdé ma on deit d'en Texas, me huèle erhat ne houyen hoah nitra.

Hou cüir servitour.

J.-M. Odin.



## MISSIONEU EN OCÉANI,

### AG EN TU AG ER SAU-HIAUL, PÉ EN INISI GAMBIER, AKAMARA, AUKÉNA, TARAVAÏ HA MANGARÉVA.



*Litr en eutru Laval, a gompagnoneah Picpus, d'en eutru Hilarion, bélég ag er memb compagnoneah.*



Mission en Intron-Varia-a-Beah, én inisi Gambier, 31 merh 1840.

EUTRU,

Ne mès chet scrihnet d'oh a hondé m'en dé benignedet ilis Aukéna, er guetan ag en Océani. Cresquein e ra attàn gred carantéus er grechénion nehué-men de dostat d'er Sacrementeu hag ou gred de bedein Doué. Ni hun nès bet, er hlai-men, er gonsolation d'ou guélet ol e hobér ou fasq. Er vugalé, péré n'ou dès chet hoah groeit ou hetan communion, e za de govessat pedair gùéh ér hlai : hanni ne garehé manquein, pas memb er ré vihannan. Pe dosta en termén ag er guetan communion e quemérami hoah brassoh sourci a nehai, ha gondé un examén publiq, de hébani é vé galhuet en tadeu ha mameu, é vé receuet er vugalé pé laqueit de hortoz termén, doh ma vér coutant a nehai.

Ni hun nès ehné accustumet er ré vras d'hum zastume certæn déieu eit devis, dirac omb, en eile doh éguilé, ar er gùirionéeu principal ag er religion ; hag ou devout e rant quement a brèd hag a houst d'en excelcice devot-cé, m'ou dès attàu perderi doh er guélet é achihue.

Ni e hnéle guet pligeadur penana er grechénion-men e hanàue gùel-ar-huel er bris ag el labour. Er hoasséd e laboure en doar hag e sàue tyér sonn hag æz; er merhèd e vé perpet, goudé er soeign ag er ménage, é vrochennat pé é néein.

Mæs hrassan sourci ol er bohle e zon en hani e guemére ag en ilis nehué e sàuér é Mangaréva, er vrassan ag er pedair inisen. Souèhet-vehoh, Eutru, é hnelet er furnès hag er gourage e zisplégue eid el labour-zé. Él n'en dès quet mein én inisen, é ma ret monnet de glasque d'inisenneigueu tost de buemp leàu ér mor. Lod zou inou é feutein reher, réral doh ou degasse a vagadeu d'en aud; lod ag er hautréd youanq ou roule dre nerh dedal el labour; lod e zou doh ou zaillein, reral doh ou fosein, hag er frér Fahian é tiscoein hag é commandein. Ur rumad e ya un hantér-leàu de glasqne sahle, ur rumad aral de glasque ur mantal d'hober rà. Er merhèd ind-memb e lausque, guêh t'er-hueh, a costé queguil ha brochennen eit monnet guet er vngalé d'er mannéien de glasque certæn crouhen coéd de hobér querdat, ha quênet de rûein er fourn rà.

Calz a goéd e fauté eid er charpante, ha deuston n'ou dès meit certæn gùe prisus a gaus d'er fréh, hanhuet er fréhen-bara, a béhani e hrant en darn-muiban ag on bihnance, hanni ne venné refusa. Mar laremh de unan : ne hès quet calz; d'un aral : ha çhani e zon rai vràne, ne vou quet quemèret : petra e vern, e rescondent-ind, trohet attàn; cit Doué ind; guet-hou en hun nès ind het, guet-hou en hur bou hoah. Mæs, èl ma honyet, ne guemèremh meit él léh ne hremh gueu erbet. Na poén, na miseu, nitra ne elle arrest volante vad er boble-men; mæa ehué avancé e hra bean el labour; dastumet ha prest-é ol en treu : quênt-pél é achihuou en ilis-men péhani en dès cand

tri-uguênd troêtêd a hirdet, digueor hag ihuél, revé en héd hi dès. Deuston d'el labour en dès bet er grechénion gredus-men guet ou ilis, ind on dès labouret ou doar ha digueoret lannegui, ar béré n'en devoé boah jamæs ridet en bnis a face mab-dén.

E han de gonze d'ob ag ur verb youanq a buemzêc vlai, marhue a nebné-zou ; bé hanbue e oé Marietta. Hi-é er guetan merh youanq e zou marhue amen a houdé m'en d'iæt convertisset. Hé marhne e zou bet quer santel, que ne vou quet bean ancoéheit é mesq bé hansortésêd, na memb é ol er vro.

Marietta en devoé communiet gouil en ol Sænt, hag en trenoz, gouil er ré Varhue, bi bé devoé bêliet er préhécion d'er verrêd. De noz bi e gonéhas clan. Deu zé gondé, bi e zigassas a herr d'em hlasq eit rein dehi hé debnéhan Sacremanteu ; mæs ne greden qnet é telien hoah hi deværein. En trenoz, deuston ne havalé quet ma oé goaheit dehi, m'hi havas quer changet, m'em boé tremeinet étal d'hi muyoh a amzèr eid er güébien aral. Gondé em bout-hi douguet d'er batiantæt, me houlennas guet-hi ma n'hi devoé quet eun ag er marhne : — Naren, emé-hi d'eign, eun erbet. Quentêh hi hnm laquas de bedein guet quement a dinérdet, m'en dé attàu hé honzeu ém sperêd ; mæs diæz bras vehé d'eign ou larèt él d'hi : « Jesus-Chrouist, hou pet trubé dohèign, e laré-hi, ha reit d'eign hon cræce ! Jesus-Chrouist, péhani e zou m'en douster ér sacrefice santel ag eu overen, me mes hou receuet ér gommunion dé er gouil. Ah ! beob mad ém andret ; me hommunion zou bet groeit mad ; n'en d'on quet fal, ne veoh quet ehue rust ém hevér. Santès Mari , goarnet-mé ! M'Æl mad, pedet eit m'inean, a bebani é oh carguet ! O men Doué ! reit hou cræce d'em zad, d'em mam, d'em bredér, d'em boérezêd ; accordet-bi ehué d'en duchentil Maigret ha Laval, bun tadeu spiritnel. »

Denstou ma anduré hras, attàu é oé quer joéins, que n'ellemb quet mirèt a guemèr lod én bé joé ha gobér ur mein-hoarb; hag, én un taul, hi e varhuas hemb angoni na poén erbet; mæs quer bean que ne oé quet bet tu d'eign hi nouein. N'em boé quet bet poén dob hum gonsolein, é buélet en dispositionen santel ag bé incan, er bonheur bé doé bet de gommuniein en déieu quênt, hag er govézioneu gredus bi devoé groeit durant be blinhuèd. Hé mam devot e laré én ur ouilein : Ne falle quet d'eign em bout quæ d'em merh; ouelt-é d'er baraouis. Hé bansortésèd, tinerreit dré ur marhue quer santel, ne arsàuent quet a ouilein ou amiès. Ind ou dès bet ur garanté admirable én he andret; perpet é oent puemb pé huéh étal d'hi durant he blinhuèd. Pe gonzér a Varietta, é creder attàu é ma én nean.

Me falle d'eign conze d'ob bremen, Eutru, ag un histoér, forb dishaval doh hani Marietta, mæs ehue forb souehus : question-é ag ur voès, banbuet Toaperé, pêhani en dès conzet èl ur brofætès. Aberh Doué pé aberh er goal-sperèd, ne bouyan quet; mæs conzet hi dès, nitra surroh; hag ol er péb hi dès annoncet deu-uiguènd vlai quênt, e zou deit de vout gùir, nitra surroh ehué. Ol er ré gouh ag er vro en dès bi banaouet e zou test ag er huirioné. Un dé ma oé dirac calz a dud : « Feahet-é hun douééd, e grias-hi én un taul; chetui Doué en estrangerion; quênt-pèl é vou mæstre ag er vro-mon! Hoab un dé-benac, hag é arribuon amen tud vad! Gùélet e mès-ean, en Douézé, na brasset-é! È ma partout; ean e gargue en tiboeldæt hag er sclærdér! Gùélet e mès-ean! È zorn déheu e douche en nean, hag é gani clei e zischenne bet en dôn ag en ibnern. Hun doééd-ni n'en diut nitra étal en Doué bras-cé! Donnet e rei ul lestre ag

en tu ag en doar, pébani e zou d'en gueas, idan hun treid. El lestre-zé vou e zegassou d'oh tud vad. Ind e zisquou d'ob ul lézen nehué, en hani e zisquér én tu d'en gueas ag en doar. Er boble ou cheleuou bag e blegou d'ou Doué; mæs ur vocen vras e gouéhou ar-n-ob é raug, ha ne vou meit er ré crihue o buélon en estrangerion-zé. »

Toapéré e yas memb beta merchein el léb é pébani e telient doarein : « Él léh ma on amen, emé-bi, é toareint ! D'Akamara é teint de gommance on fredégueu, ne vou meit goudé é trezeint d'en inisen vras. » Aulin bi e laras, deustou ne oé sehlant erbet a guement-cé, é vehé bet Maputéoa e vezé bet roué nezé : « Él m'en dé té é e huélou er changemanteu-zé, e laré-hi debou ean-memb, ne vou quet ha dad-couh Mapururé, nag ha dad Teikatoara, nag ha yondre Matua, mæs té-memb, Maputéoa, e vou roué.

Hi bé devoé ehué annoncet liès a huéb bé marhue dirac er boble. Eurasset vehet-hui guet er ré nehué deit-cé, mem bugaléguen ! rac hui péré zou youanq, hui e buélou ol en tren-zé; mæs mé n'ou guélein quet. Deliet-é d'eign merhuel é raug, mé hag er roué Mapururé. A pe vein marhue, nezé-vou é arrihuou en estrangerion-zé eit chome én hou mesq; ha quênt pêl, bui e rantou testoni d'er huirioné ag er péh e annonçan d'oh : er péh hé devoé annoncet e zou deit de vout gûir. Merbuel e ras hi hag er roué Mapurure durand ur guérteri hag ur vocen vras, er ré eahussan e oé bet biscoah guélet ér vro-men. El ne gavent mui nitra de dorreïn ou nan, é oé ret debai daibrein er guiaud ag er praden, ba memb bum zaibrein en eil-éguilé ; ne oé meit er ré crihuan en devoé guellet bum sauve. É gûirioné, hanad erboalh-é é hès bet ér vro-men hilleih muyob a dud eit ne zou binibue

en dé. Pligeèt guet Doué hur secour de zistroein diar nehai malcurieu quer bras eid en amzér de zonnet. Eit quement-cé-é en hun nès degasset deja dehai yér, devéd ha guivre, hag had foyau, carot, melon ha citrouil, eit ma elleint attàu cavouet un dra benac de vihuein, mar dehé on blaiad fréh ha manquein.

En darn-muihan ag en dud a Vangaréva e zou tud vaillant, divers ha minet mad, yahua ha cribue : ne huétér én ou mesq na boar na mud, na bossu na dal ; ou barbue hag ou bleàu hir, ha drès peb-tra er gustum ou dès d'hobér peb sort mercheu ha figurieu estrange ar ou hrouben, e ra dehai un air divalàu hag hirissus, él ma oé ; rac é rang on honversion e oent sellet él en didruhénssan inisennis ag en Océani. Teichet d'el laironci, pe arrihué ou æst, er ré crihuan a yé de barg ou amezég, de chairrein é fréh, ha mar faute dehon dihuenne, quént pél é sàue tabut, ha liès mad é collé é vuhé guet é fréh ha guet é barg.

Cruel ha barbar, attàu en ou devezé nan de guicg ha sèhet de boaid en dud ; ne vezé quet hemb quin er brisonnerion groeit ér hrézel hag er gneih varteloded oueit de golle ha taulet én on inisen, e vezé daibret ha devoret guet-hai, mæs hoah er ré ag ou bro, ha liès memb on güellan amièd. Goah d'en hani diavis e dremeiné én ul léh henac distro, hemb bout ér stad d'hum zihuenne, quênt ma perderé er hihannan é saillé un aral ar nehou, ha, guet ur vinhoarh ar é zives, é planté ur broche én é galon ; ha gondé, p'en dé én tihoel, ean e yé, én é æz, d'en daihrein én ur gouignel henac é mesq en déféhage. Sod hras e oent, drès peb tra, guet quicg er vugalé. Guet a huéh en en dés er grechénion youanqmen laret d'emb guet en tinerran santimanteu a ha-

nàuedigueah vad : maleurusset-oemb-oi é rang ma oh deit d'hun disquein ! peh momant é vezemh é creinein guet en eun a vout scrapet ha devoret guet er rè vras ; hremen n'hun nés quet mui eun erbet. Ne chongér mui én-amh nameit aveid hur hârein.

É gûirioné, pihue ne vehé souêhet é huélét er frêh caër a lézen Jesus-Chrouist ha nerh ol-huissant é bræce, én dés groeit é quer bèr amzér ur changemant quer hras é mesq er boble-men ! Deit-ind ol de vout tud nehué. Sèl hrataloh ma oent, sèl damboneérroh-ind bremen. É lèh crueldæt ha laironci, ne huélér mui guet-hai meit douster ha caranté, truhé ha madeleah.

En dud ag er vro ne zougeant nameit er fal besquéd, èl mei er requin-ha calz a serpantiegueu mor a béré en dantadur e zou velimus. A pe yant ag an inisen d'un aral, ne houlennant quin græce guet Doué meit bout goarnet doh er fal besquéd. Ne gomprenant quet nehai ma elle bout dangér erbet aral de zougein ar er mor ; quen shil nanhuerion él m'en dint, laretvehé pesquéd veritable, hag é vehent dessâuet en deur. Quentéh èl ma querhe ur hroaidur, é ma casset d'er mor ha de nanhual guet é dud.

Deverrussan hoari pautréd youanq Mangaréva e zou en bani e hanhuant er gorikori. En dra-ze zou gobér gourdroyenneu e creis er mor él e creis ur blacen. Nitra joyussoh, nitra saffarussoh eid en hoarieu-zé. Ou gùélét e rér gùeh é hoher ur rond, dorn-oh-dorn, hag é cannein d'ur voeh sonnen er gorikori, hemh nanhual meit guet ou zreid ; gùeh é tisparissant ol d'un dro hag é hant bet dôn er mor d'hum astenne, d'hum roulad ar er sahle, eit sehuel arre ol d'hun dro ar lein en deur ha quemér ou hanal.

Pél doh en aud é hès plantet ur stéd gùerni pére

e sâne, d'er bibannan, tregond troëtèd drest er mor. Er bautrèd e ya queti-quetan, unan arlerh en aral, bet el lein, diar hournableu plantet ên-hai, hag ur huêh arrihue, e blante ou zreid ar er blein hag hum daule ér mor en eil arlerh éguilé.

CARET, *Missionnèr apostoliq.*

*P. S.* Marcé é rehé pligeadur d'oh guélet penaus é eonze en dud vad-men én ou lièreu. Me ya de gasse unan-benac d'oh, hemb ehangein nitra én-hai.

Eit comprenne er guetan, é ma ret en devout ehonge penaus, a pe oé convertisset inisen Mangaréva, un nebedicg merhed youanq hun dennas a eosté, én ul leh hanhuet Rouru, eit pedein ha labourat assamble. Bremen é mant tair ha hantèr-hand, dispartiet aquêrh doh er réral. Ind e guemèras er volanté-zé a nehai ou hunan hag e ehoégeas ur Briolés de béhani é sentant ol guet er vrassan fidéldæt. Bout-zou tost de buemb plai ma vihuant él-cé ér guis santellan. Ind e rante billeih a chervige d'er mission, én ur zisquein er vugalé. Ou devont e rant ehué dèc pansionnerès, é mesq péré é ma er merhèd youanq ag er famille royal. Ou brassan desir e zou cavouet léannési eid ou instrugein hag on laquat de vihnein él d'hai bet er marbue.

Er Briolés ag er gompagnoneah devot-men-é e scribue d'en eutru Arheseob a Galcédoine, eit discoein dehou desir hé hansortéséd.

En huézée a Hoarhetin 1841.

RAPHAEL,

Ni e scribue d'id, d'id-té pébani e zon Missionnér-Escob, eit conze d'id a gompagnoneaheu goassé-menah, hag a verbéd-leannézi. Hun tad Escob, gûir Raphaël, rac el-cé én ba calhuamb; gûir Raphaël, e laramb-ni, rac ma bès recuet er bouvoér a Viquel Jesus-Chrouist, hag eit quement-cé én ha calhuamb gûir Raphaël. Ni ha calbue hun Tad, rac, el ma oes missionnér, te zisque d'emb lézen en Doue bihue, pébani e bra d'emb ehue bibuein. Mari-Jojeb (Coudrin) e e zavaias d'emb missionnerion eid hun instrugein; mæs arlerh marhue Mari-Jojeb, é bouvoér e bassas étré ha teourn. Te zou enta hun Tad, ha ni e zou ha pugale. Ha péet enta chonge a han-amb, él ag ha vugale. Tad mad, ché-ni amen, ni ehué, bugalé de Zoué ha crechénion nehué ag en Océani: ya, er vugale-men de Zoue e zou ehué ha re. Assai enta ma vehemb de unan guet er hom-pagnoneahen léannézi eit mélein d'un dro Calon Jesus hur Salvér. Tad mad, ne honyamb quet cârein Doué: lare enta d'ha poble goulenne guet-hou vertu eid en dud a Vangaréva. Ne bramb meit ur memb poble de. Jesus-Chrouist: laque-ni enta, ni ehue, de unan guet er boble-zé câret guet Doué.

Goulenne guet Jesus-Chrouist, durand en overen, ma cribuei én-hamb er garanté divin, eit ma elle-hemb gûélét damenrance en nean, damenrance-zé er ré eurus. Ind hum rejoéisse én nean, rac inou

é ma dameurance én Eutru Doué : hennéh-é gloér er boble mad e bratique é lezen.

Davai d'emb léannézi ; d'id-té-é ou davaiein d'emb ; é omb bamdé é selle doh-t-hai.

Raphaël, ni e zou ha pngalé ; laque-ni de unan guet ha gompagnoneabeu léannézi.

Me zou, etc.

GOTÉPERETA. *Me chome é Rourn.*

En nihue liér-men, e za arlcrh, e zou bet scrihnet de léannézi a France ha de verhéd yonanq e zon é pansion guet-hai. Hui e remerquon penans en Oeéani e galhue er grechénion ag en Europ ou bredér couhan, rae m'ou dès recenet én on raug er sclærdér ag er fé.

*Eid Couvand Santès-Clotilde.*

En bnezéc Gourhelin 1841.

« El liér-men e zou aveid oh, hun hoérezéd conhan. Ni hou salude. Liès én hur bé chonge a han-oh hag én hou trugairéquamb hou pout bet chonge a han-amb elmé, hun hoérezéd vad a garante. Groeït de Zoué pedenneu gredus ; sånet hou poéb bet hur Mam eurus er Huérhies santel, hag assaiet hou pont græeeu aveid hou c'hoérezéd yonanq. Ni e zon én Océani, ha ni e lare : pegonrce én hon euélehemb-ni ? Ér baraouis hemb quin ! É hamb aben de bedeín hur Salvér Jeans-Chrouist. Mæs ni e zou crechénézed nehué, ha n'en d'omb quet hoah abil eit pedein ; n'en d'omb quet chué abil eit carein Doue. Penaus e hrebemb-ni enta cid

hur bout græceu aveid oh? Cyprian e zou me zadçovézour. Deit-e èm chonge de houlenne guet er Spered-Santel ur galon leal aveid oh. Mæs hui e zou er boble cȧret guet Doué. Hur Salvér e zou het ehué mad én hun andret, ha chetu-ni deit ehué de vout crechénézed. Badéet-omb bet é hanhue Jesus-Chrouist, ha gobér e hramb ul loden ag en Ilis, pèhani e zou compagnoneah er fidélèd. Hun hoérezèd couhan er garanté, hur hro-ni e zou bet ravaget d'en ahnèl : goulennet bremen guet Doué ma rei d'emb hur mȧgadur pamdiéc. Hum gȧramb en eil-éguilé, rac n'en dès meit un Doué, quement-cè zou sur. Chetu me liér eit bout merche a me haranté.

Me zou Godelène. »

*D'ur Bansionnerès youanq a Santès-Clotilde.*

« Mélani,

M'ha salude, me hoér gouhan a garanté, ha m'ha cȧre a greis me halon. Goulenne soulagemant eit me mam, pèhani e zou marcé ér purgatoer. Goulenne er memh tra eit me hoér gouhan; marhue-é. Goulenne ehué guet Doué græce aveid on ér sacrefice ag en overen. Goulenne hoah soulagemant aveit me zad, pèhani en dès hilleih d'andur guet é zivar. Mé, me bède Doué de rein d'id é hræceu. M'ha cȧre; mæs er mor hun disparti. Me ya de choége ur beden e larein liès aveid ous; ya, m'hi laron bamde aveid ous.

Tè, te chome én ur gumpagnoneah vras; ta zou eata un dra-benac hras. Mé, n'en d'on nitra, pé attau bihan a dra; neoah me venne pedein aveid ous. Te

chome èr hnuvand e zougue en hanhne a Santès Clotilde, ha mé me zon orphelinès : me mam ha mem bredèr e zou marhue.

MÉLANI, A AKÉNA, e rér a han-an. »

Chetn hoah unan a lièreu en Inisennis youanq e studi el latin. M'hi laque amen a gaus d'er fæçon estrange m'en dé scribuet.

15 Gouhelin 1841. Jesus-Christus.

« *Amo Deum ; diligo Mariam.*
Me gâre Doué ; me gâre Mari.

Hun tadeu hag hur hredér couhan, hui péré e chome én ty santel consacret de Galoneu sacret Jesus ha Mari, ni hou salude, ni hou pugalé, péré e studi el latin. Commancet hun nès d'en nàu a hnengoln : e omh é tisquein el latin ; leine e ramh chuê er psalmeu hag en aviél reve sant Maheu. Er boble a Oahn e zou deit de vout mad. Pet mil ind-i deit de vout mad ? Tri mil hnéh cand. Ruden sant Pierre e zou mad d'attrape pesquéd : ruden en hérétiqued ne zalhant nitra ; rac Jesus-Chrouist n'hum gave quet én nu fesquereah nac en on bag. Goulennet a galon guet Doné græceu aveid omb ol.

Hun doar e zou bet ravaget guet en ahuël ; tnén en ilis e zou couéhet ; mæs hanni n'en dès collet é vuhe. Doné ne venné meit ravagein en doar.

En déien-men é ma ol en dnd é plantein gûé, rac hnr bihuance ordinær, er fréhen-bara, e zou dis-

mantet. Dougein e rér ur guërieri; chetu perac é labourér. Erhoalh-é ar en article-zé.

Huézéc-omb én hur bompagnoneah. Tri a han-amb, Daniel, Evarist ha Just, e zou oueit guet Stevan (Escob Nilopolis). Stevan en dès ind goulennet eit rantein chervige dehou. Maigret en dès bul laqueit de gommance el latin; Laval e zou deit goudé. Mæs n'en dès quet calz a Vissionnerion én Océani. Dèèt enta hoah réral, unan eit peb inisen. N'en dint meit deu amen, é Mangaréva. Erhoalh ar en article-zé.

Receuet hun nès secourieu hou charité : rac hui e zou bet mad én hun andret; mæs ehué tinér-é er garanté hun nès aveid ob. Bamdé é rescondamb en overen; ha, d'er sulieu bras bemb quin, é vemb é ançausein. Ni e garehé assès gobér él hun amiéd e zou oueit de bnêlet hou pro. Na coutantet vehemb-ni pe ellehemb ehué monnet!

HERRI, JEAN-BAPTISTE. »



*Liër en tad Honoré Laval, bélèg a gompagnoneah Picpus, d'en eutru Escob a Nilopolis, viquel apostoliq ag en Océani, én tu ag er sàu-hiaul.*

Mission en Intren-Varia, é inisen Gambiet, 7 Gourhelin 1841.

EUTRU ESCOB,

Én dehnéban liër e mès bet en inour de scribuc d'oh, n'em boé meit uchuétéden vad de larèt d'oh. Ne gonzenne d'oh meit ag er joé em boé é huélet conrage tud Mangaréva de labourat eid ou ilis, ba gred tud Taravaï de hobér apprestemanteu eid ou hani. En néereah hag·el labourieu ér mæs e avancé; ue huélér mui tam doar é poez, ol e oe digueoret ha plantet; calz a dyér nebué, é mod er France, e oé bet sàuet: biscoab er pedair imsen n'en devoé joeisset ag un eurustæt quer bras. Mæs, ô glahar! tremeinet-é on eurustæt : é ma bremen ou madeu a revin; ha, deustou d'en anquin e rein d'hou calon, n'ellan mirèt a lapat dirac bou teulegad er malheurieu e mès guélet mé-memb.

En dregond a vis mai, sul er Panteconst, d'anderbnenoz, é tarhas un tampest er blaouahussan e zon bet biscoah guélet ér vro-men : padein e ras beta creïnoz. Un ær open hag ol en dud a Vangaréva e varhué, revé ma larer, guet er scont ba guet en aneouid. En aibre e oé terrible ha menaçus; ne vezé guélet meit tolpeu cogus, quen tibue ha quen tihoel, ma credemb bout é creis en noz, deustou ma oe boah tost d'un ær a hiaul. Er mor hag en abuël e hudé; el luhet e rongué er hogus a guemenl lu e oé, hag er gurnn

e, darhé hemb arsàu guet en trous eahussan. Ur gouhad ahuël e vrehonnas pé e zibouriennas d'un dro casi ol er gùë, hras ha biban. Ol en tyér, groeit é mod er vro, e zou bet chupet él en buan. Tuên ilis Akamaru e darhé hag e saué guet en ahuël él ur bluen; mæs guet secour erhoalh é ma bet dalbet en hé sàu; ol en tren e zou bet rostet el e creis ur gouyan bras. Blaonahus-é bet er ravage é Akamaru hag è Akéma; mæs billeih blaouahussoh-é bet hoah è Mangaréva. Hui hon péhé bet ouilet, Eutru Escob, é toarcin én inisen anquinet-cé. Ne oé quet mui Mangaréva e oé, mæs ur hoëd discarret peb-eile-pen, ur guir deserh. A pe oé tarhet en tampest, é oé credet é oé en achimant ag er bed e oé; en ol e ouilé hag e greiné guet en aneouid; er guérent hag en amièd hum vrêhaté eid er hueb dehuéhan. Er roné ne elle quet quittat en entru Cyprian, ha ne cessé a grial dehou, é un dén scontet : « Eutru, Eutru ! ô men Doné ! petra vou a han-amb? » Maçonage en ilis nehué en dès harzet; mæs en duên e zon oueit én ur pèh guet en ahuël. Eit gùir larét, n'en dès chomet hemb domage erbet ineit en ty-hont a Rouru ; hennéh e zou bet respettet guet en tourmant, hemb arvar a gaus de vertuyeu er merhèd youancq devot e chome inou.

Un dra souèhus-é, é creis ur ravage hag ur rudellercah quer scontus, n'en dès dén erbet collet é vuhé, na bet memb en disterran droug. Doué en dès tanlet ar-n-amb ur sêl a druhé ; en trenoz aben é tas un amzér douce ha caër, péhani e badas durand er mis. Commance e hra en treu pourfitein a nehué, ha, deustou d'hur malheurieu, en gorto-omb é ellehemb hoah hum logein hag hum sauve er blai-men.

Me zon, etc.

LAVAL, *Missionnèr apostoliq.*

# MISSION EN AFRIQ.

## ESCOBTY ALGER.

*Liër en Eutru* Suchet, *Viquel-general ag en Alger, d'en Eutru* Samatan.

Ag en Alger, en dèc a vis Guenvèr 1841.

Ami inourable ha caret,

Güerço en em boé hireah de scrihne d'oh a zivout er voyage e mès grocit étal Abd-el-Kadar, mæstre sonveræn ha sultan ar en Turquèd-Arab ag en Afriq. Ur hlinhuèd hir ha poènius, e mès het de souffrein goudé er voyage-cé lein a fatig, en dès parreit doh-eign ag er gohèr beta bremen; mæs, deustou d'em souffranceu ha d'en hir amzèr e zou a houdé, ne mès quet neoah ancoèheit en disterran ag er circonstanceu a nehi; é han de verchein d'oh er ré principallan.

Puemzèc dé quènt ma arrihuas er péh e mès de larèt d'oh, é oe bet, eid er huéh quetan, troquet prisonnerion étre Abd-el-Kader ha ni. Bras e oé hur joe é hnélet hur soudardèd é tonnet én dro devad omb! Neoah, é creis hur joé, en ur boé hoah anquin; rac gout e remh é oe hilleih a Francision aral prisonnèd é Tlemcen, kér capital a vro Abd-el-Kader. Ne houyemh quet péguement o oé a nehai. En huéh a véheuein, ni hur boé

gouyet pèd ha pihue e oent. En dé-cé hur general-ni en doé quemèret er guér a Vascara, hag e hras d'emb d'hanaonet hanhueu hnéh-ha-hantér-hand ag hur soudardèd e oé bet cavet scrihuet ar mangoérieu er prison ag er guér-cé. Ihnelloh eid en hanhueu-cé, scrihuet dré er hrisonnerion ind-memh, é oé peintret ur groéz, hag izelloh é oé scrihuet er guirien-men : *Ne houyamb quet mèn é hamb.... é goard en Eutru Doué....*

Me halon e saillas én-an é cleuét quement-cé, ha me laras d'en Eutru Escoh : « Pe garehoh me hasse de glasque er hrisonnerion queih-cé, n'en dehenno quet én dro hemb ou degasse guet-n-eign, nac é vehé ret d'eign monnet d'ou hlasque beta Tlemeen hag on gonlenne guet Abd-el-Kader ean-memh. » En Eutru Escob en doé quement a hireah él on d'ou guêtèt délivret, hag én gorto-oemb é vehé deit quement-cé de ben, rac general Abd-el-Kader, hanhuet Ben-Salem, en doé grateit rantein d'emh ol hur prisonnerion, mar caremh rein ehué dehou lod ag on ré e oé hoah dalhet nezé é prison en Alger. Deja en Eutru Escob en doé pedet er goarnour de rantein en eih prisonnèr Arah e honlennent, ha reit-oé bet dehou é houlen ér momant memh ma arrihué a France donæzonen e zelié bont casset d'Abd-el-Kader eit rançon hur hredér. Ag er momant-cé e oé het laret d'eign é vezen bet oneit.

En noz-cé memh me yas de gasse en nehuèttèd bourrable-zé de nnan ag er ré quetan étré er brisonnerion Arah e oé clan én hòspital en Algér. É cleuét quement-cé, ean em sterdas étré é zivréh guet er joé en doé, ha quentéh ean e gavas er yahaid. Droèd en boé d'en délivrein aben; chué m'er bassas guet-n-eign d'en escobty ; inou é tremeinas én noz ; ne ziseüèhé quet a voquein de zeourn en Eutru Escob guet grat ha coutantemant.

Me yas ehué d'er jardrin é péhani é oé er hrisonnerion aral é labourat, eit larét dehai é vezent bet laqueit é liberté ahen en dé arlerh, hag é oen ergueț ag ou hasse d'ou hro devat ou famille. Souehet-oent, ha poén ou doé é credein er péh e laren dehai. En dé arlerh, quentèh él goleu-dé, é oen gnet-hai; m'ou hassas d'en Eutru Escob, péhani ou digueméras él un tad caranteus, hag e hras dehai en adieu dehnéhan, en dar én é zeulegad. Ėn ur momant é oemb prest de ziblasse; mæs quênt commance un hent quen hir, me yas d'hum durel ar men deulin doh autær er Huërhiès glorius Vari, eit laquat mem boyage idan hé goarnation, ha gonlenne, dré hé intercession, secour ha chance vad. Quenteh chetu-ni én hent, me eih Arab ha mé, guet un dén e houyé langage er vro é péhani e hemb, ha den bautriçg eit casse er vules e zougué en donæzoneu aveid Abd-el-Kader.

Bourraplet-oé aveid omb er momant ma tihlassemb! Me halon e oé lan a joé é trezein ruieu en Alger, carguet a dud deit d'hur güelet. En dud-ce e droé ag hun hent, e saué ou divréh d'er-hlué, merche ag ou joé, hag e houlenné aveid omb chance ha bonheur. En Eutru Escob, a lein ur jardrin ihuël, e ré d'emb é vénédiction eid er huéh dehuéhan.

Ér pèn qnetan ag hur boyage, me frisonnerion e guërhé hean erhoalh; er joé e ré nerh dehai; mæs touchant ou divar, goanneit dré er souffranceu hir ag er prison, n'ellent qnet mui ou dougne. Me ras me jau güeh-t'er-hneh d'er ré scuéhan bet quet n'hur boé cavet ar hun hent ur vanden soudardéd e yé de Vhdah. En offiçour e gommandé er soudarded-cé e ras d'em zud scuéh monnet ar guirri er hannonien, ha ni e arrihuas él-cé é Douera, é péh léh é arrestezamb dihue ær étal un ilis groeit guet planche, hanhuet ilis Sant-

Antoèn. Inou m'em boé laqueit me zud de azéein, é gcasqueden ur huen vras, eit m'ou devezé queméret ou fred ha discùéhet un tamicg. Er gueih Arabèd-cè e laré d'eign : caër-é hout amen étal ilis er grechénion.

A p'bur boé discùéhet un tamicg, ni e guemeras arre bun hent, ha ni e yas hemb arsane beta Bouffarik. Un dén, a berh general Abd-el-Kader, e oe doh bur gortoz ér guér-cè. M'er hassas aben guet ul liér de gavonet mæstre en Hadjoutéd, eit larèt dehou é oe deliet d'eign arrihue guet-hou quent pél, hag eih prisonnér nehné guet-n-eign. En dé arlerh, er habitènté e zegassas d'eign un dén eit me houdui devat-hou.

Quent quittat hun doar-ni eit monnet ar zoar en anemisèd, m'em boé groeit er chonge de gasse guetn-eign un nebeticg remædeu eit güellat d'er hlinhuedèn quemunan é mesq en dud ag er vro-cè; rac gout e ren güercò é vèr berpet deit mad guet en Arabèd a pe guemérér poén eit soulagein ou souffranceu; hag attàu ind e grède ferm é ma ol er Vélean Catholic forh abil eit güellat de bep sort drougueu. Ur médecinour youanq, hanhuet en eutru Gérard, quetan médecinour a hospital er soudardèd é Bouffarik, e gueméras er boén de gampenne me remædeu; ean e vercbas d'eign petra e zelien gobér a nehaì hag er fæçon d'on impléein.

Quenteb èl ma oe prest ol me zren, me ras ur boq a bep tu d'en eutru Person a Vouffarik; hag ur hard ær arlerh é oen étré deourn en Arabèd. Nezé é oé changemant! Me frisonnerion e oé è liberté, ha mé me oé idan ou bili ehué d'em zro.

Én un dremeine drè el léh é pèhani é oé bet troquet prisonnerion er huéb quetan, me huélas guet pligeadur un troh mein bras dastnmet èn ur yoh; me houlennas guet en Arabèd perac en on doé groeit quement-cè? Ind e rescondas d'eign é oé eit goarne de

virhuiquin er chonge ag er pêh e oè bet groeit inou. Cand pas pêlloh, un toïp bras a Hadjontèd ar varh, euhet ardran bodeu drein ihuel inou, hum ziscoas en un taul hag e zas d'hur havouet d'er puar zroêd, ou fusillenneu bandet ar-n-amb, el lance doh ou'hain, er sabre é pign doh ou goug. Guêlet em boé deja seblanteu er sort-ze, ha neoab n'ellen quet parrat a greinoein guet en eun, a pe zé d'eign chongeal é oen me hunan-caër é créis ur vanden tud barbar ha connaret doh er Francision. Calet vehé bet d'eign hoah merhuel nezé; neoab me hras de Zoné er sacrefice a mem huhé. Mæs en affær e bassas æssoh eit ne chongen, deustou d'ou meoaeen, d'ou honzeu rust ha d'on selleu rebeillet ha malicius. Durand er rest a mem boyage, ne mès quet bet leh d'em hout quement aral a eun.

Quênt pêl é arrihuas querent hag amied er brisonnerion: guêlet e mès ol er houtantemant hag er joe e oè én ou haloneu doh hum gavouet a retorn, gondé bout bet dispartiet quer pêl; guêlet e mès ind doh hum voquein guet er vrassan caranté, ha doh ou guelet, me halon e oe tnérreit; en dar e saillé d'em deulegad; donnet e ré chonge d'eign ag er Francision, hur hredèr hag amied, e oè hoah é tûein guet en nan é prisonieu en Arabèd, é hortoz er momant eurus ma vezé chué reit dehai on liberté de retorne devat ou zud ha d'ou hoquein. Querent me frisonnerion en doé degasset dehai ronced ha mulèd hag ehué treu de zaïbrein ha d'ivêt. Ind e guenigueas d'eign ehné, ha me guemêras guet-hai ag ur certen frehen haval doh queneu-garh hag e hanhuér *Datte*; m'ou daibré én ur monnet guet me hent. Neze er vanden prisonnerion, lan a joè, e guemêras ou hent, hag, én ur ziblasse, e gommanças ur sonnen a zelivrance, revé er gustum ag ou bro.

Peb-unan e yas d'é du : neoah hanni a nehai n'em hnittas hemh donnet d'em zrugaìréquat ha de laret quenavou d'eign. Chomet me hunan guet er ré e oé doh m'en goarne, me arrihuas ardro cuh-hiaul étal mæstre en Hadjoutèt, péré en devoé sàuet ou hobanen étal ul lèn vras, tosticg d'ur bé ihuél hanhnet *Bé er Grechénés.*

Er mæstre-zé e oé é selle doh-eign hag em digueméras guet inour, er pêh ne vezé quet groeit d'eign perpet. Ean e ordrénas preparein aveid on ur goban gaër ha prop, e lausquas étal men dor ur hoard a inour, hag é serviterion e oé berpet prest d'em chervige. Me bassas un noz tranquil idan er goban-cé, deustou d'en trons e glenen guet er sondardéd e oé doh m'en goarne ahont, hag istroh eid ur hnéh en on doé m'eu dihunet. Me sânas mitin mad en dé arlerh eit monnet de visitein er bé a béhani en e mès conzet d'oh touchant. Sàuet-é ar vord er mor, én ul lêh ihuél, ha guëlet-vé a ziabël, a ziar vor querclous el a ziar zoar; haval-é doh un dourellicg ihuél. Clasquet e zou bet er fouildrein haval-vehé, rac distaguet-zou het a zoh en gueas a nehon mein marbre ar béré é oé, revé ma credan, pé scritur pé peintrage. Me garezé gout petra e venné larét er bé-cé; rac-cé m'hum laquas d'atterce guet en Hadjoutéd, péré e chome ér hanton doar-cé a houdé pël hras amzér, péguehet-zou a houdé m'en dé sânet er hé-cé. Ind e rescondas d'eign ol d'ur voéh e oé bet sauet durant ma oé Crechénion Catholiq ér vro ha quênt ma oé deit d'inouë en nation a nehai-ind. Ind e laras ehué d'eign é oé hanaouet el lêh-cé e ol er vro dré en treu hurhudus e oé arrihuet inon, hag en en doé en ol Arabéd ur respet hras aveit-hon. Lies, em'ind-i, é hès bet clasquet distrugein ha fouildrein er bé-cé; mæs berpet é hès bet

arrihue castimant calet ha boémus guet er ré e glasqué touchein en-hon. Anfin ind e assuré d'eign penaus, revé er peh ou dès cleuet guet ou zud én ou raug, en hani e zou bet beiet inou e oé ur verh crechénès catholiq, ha sellet ël ur santès guet ol en dud ag hé religion. Chetui perac é ma het hanhuet el lèh-cé *Bé er Grechénès*.

Mæstre en Hadjouted e ras d'eign un dén eit me hasse devat er general Ben-Salem. Pël mad e oen hoah; ha groeit em boé a boén ul leau-ha-hantér a pe arrihuas guet-n-eign ur vanden Arabèd ur varh, peré e fautas dehai me laquat de zistrocin ar mé fasen. « N'en dès quet em'ind-i, tu d'oh d'arrihue guet er general na memb guet Abd-el-Kader; é mant hremen e brézel doh hon sondardèd-hui; ha rai a labour ou dès é tihuenne doh-t-hai eit ma ellehent hou receu. Ha nezé, e larent hoah, n'en dé quet jaugeable hon lezel-hui de monnet de huélèt ol er péh e basse én hun armé-ni eit m'on disclærihet goudé d'hon tud-hui. » E elenét-quement-cé, casimant en em boé collet fiance; hoant em boé de gredein ne oé quet moyand de zonnet de ben a me affær; mæs donnet e ras chonge d'eign ag en huéh-ha-hantér-hand maleurus ami e oé é souffrein poénieu rust ha calet é prisonieu en Arabèd; donnet e ras chonge d'eign en em boé grateit ou délivrein coustèet e goustezé; er chonge-cé e ras d'eign nerh ha courage, ha me laras dehai gronce : « Bout-zou guet-n-eign hèreu a berh en Eutrn Escob aveid er general; n'ellan quet ou rein de hanni; red-é m'ou rein dehou ean-memb, ha nitra ne ellou parrat doh-eign a gonze doh-t-hou. » Me gassas nezé en dén e oé guet-n-eign de gavonet mæstre en Hadjoutèd, eit m'en devezé renouèet er bermission de heli mem boyage. É tretan m'en devezé grocit é dro,

me azéas de ziseněh étal dihue goban, un tamicg pěl doh er réral. En Arabèd e oé en-hai e zas de zevise guet-n-eign, ha m'hum laquas de rein remædeu do zihne pé tair mocs ha hugalé clan e oé inou. Ur pautre bihan a ziadost hum gavas chuč inou; ean em güelas é soeignein er ré clan, hag e yas de larět quement-cé d'é dud. Hui e huélou touchant petra e arrihuas a ziar en dra-zė.

Bet e oė deja tair ær ė oen ė hortoz, hir ė caven en amzér; ér fin me huélas men dėn ė tonnet, ha guet-hou ur rescond vad. Lan a joé, me yas aben ar me jau, ha ni e guemėras hun hent ėtre er mannéieu Atlas. Quėnt pěl ė arrihuamb ė canton er pautricg youanq a behani en e mes conzet d'oh touchant. Laqueit en doé deja ol en dud ar voulge, ha donnet e rent ar hun arhen a vandenneu. Er groagnė e bresanté d'eign ou hugalegneu clan; en dud affliget ha maheignet e oé bet donguet ar me hent; réral en doé hum stleiget ind-memb el m'ou doé guellet; ol e houlennent m'em bezė güelleit dehai. Mæs me hondnyour e zalhe ar-n-an ėn ul larėt n'hur boé quet amzér de golle, ėn arben d'en hent hir hur boe d'hobér en dė-cė, hag ė oe dangerus eid omb tardein quement-cė. Neoah me ras a hast mar-a-remæd d'er ré hum gavė tostan d'eign, ėn ur bratat en em hezė dalėet pėlloh ur huéh aral, mar tremeinezen jamæs ėn ou bro. Ol er hohle-zė em zrugairéqué, e houlenne aveid on ur voyage vad, hag e zalhé ar-n-an de zistroein imbèr devat-hai.

Goude hur bout quérhet durant dėc ær dre henten forh diæz, ni e arrihuas ér fin ėn ur bleinen strėh, ėtrė deu vanné. Ni e gavas inou er general guet ė officerion hemb quin; ė sondarded e oé strėauet ar er mannėieu tro-ha-tro eit güėlėt pėh hent en deveze queméret en anemisėd.

Er general, péhani em hoé hoah güélet nr pemh pé huéh suhun quênt, a p'hur boe troquet prisonnerion er huéh quetan, em digueméras guet pligeadur ha min vad. Goudé hur bont conzet caër assamblé nn herradicg amzér, me laras dehou é oen deit de glasque er rest ag hur prisonnerion, hag é fanté d'eign, eit quement-cé, conze doh Abd-el-Kader, ha laquat étré é zeourn léreu en Eutru Escob. Ean e rescondas d'eign ne honyé quet men é oé er Sultan (Abd-el-Kader) nag er hrisonnerion. «Mar e hoès, em'ean, courage erhoalh eit monnet d'er hlasque él léh m'en dé, me rei d'oh a volanté vad nn dén eid hon ambrougue dré er vro; mæs marcé é vou ret d'oh monnet beta Tlemcen, puemzéc deuéh duérhet a vamen. » — Me hrei ol er peh e vou requis, emé-mé dehon; ha, guet secour Doué, ne zein qnet én dro hemb degasse guet-n-eign en dud a mem hro; me chomon ehué guet-hai quêntoh, ma n'ou daccorér quet d'eign. » Er general, a pe huélas é oen quer sonn én chonge, ne glasquas qnet mui m'en distroein, hag ean e laras d'eign é vezen oneit ag en dé arlerh aben. Me yas nezé de larét mem hreuiér, ha ni hum daulas gondé dc gousquet idan er stiréd, étal nr bod lauré-ros, eit bont én abri doh en ahuël e oé forh crihue en noz-cé.

En dé arlerh, ni e guemēras hun hent a vitin mad, hemh gout rai mén é hemh. Laret-oé bet d'emh en en doé merhat hum dennet Abd-el-Kader ér guér a Zekédempt goudé ma oé bet quemēret Mascara dré hun armé-ni : ni e droas enta d'en tu-zé.

Ne fehen quet larét d'oh er boén hag er fatig e mès bet d'andur durand er voyage-cé. Me honduyour e oé un dén youanq, ihuél ha nerhus bras, nu Turq véritable. Ean c chongé, hemb arvar, é oen quer crihue-el d'hou; ehué, n'en devoé truhé erbat doh-eign, na

memb doh me jan, péhani e chomas crevet ar en hent. Ean em hassé d'en nerh, manné ha deval, trézha-tréz de rehir ha stanquenneu dangerus. Losquet idan en hiaul tuemman, ne ré quet amzér d'eign de dorrein me séhéd én ur houaih pé én ur ponl-deur benac : quer scuéh, quer fatiguet vezen mar-a-hueh que ne vezen chomet a volanté vad ar en hent de hortoz er marhne.

Ér pèn quetan ag er voyage-men, a pe ne oemb quet hoah pêl doh er hanton é péhani e quérhé er hrézel, ni e gavé forh-stang bandenneu tud é téhe é raug en tan hag é quittat on bro. Abd-el-Kader e ordréné quement-cé, hag e hré dehai casse guet-hai ol er péh e ellent ag on zreu ha draillein nezé er rest, eit n'en devezé cavet hun armé-ni ar ou lerh nameit ur vro nuah hag hemb hibuance. Er gueih tud-cé, goasséd ha merhéd, ha hugalé memb, en saludé guet respet. Er ré curiussan e dosté d'eign hag e houlenne eit petra en em boé risclet donnet é creis ur vro abandonnet hag é brézel. Me rescondas dehai é hen de glasque prisonnerion a mem bro e oé étré deourn Abd-el-Kader. Ind e lare d'eign nezé: « Pligeèt guet Doué rein d'oh ur voyage vad, hag er bonhenr de zonnet de ben ag hou ç'affær ! Eid omb-ni, e larent-ind hoah guet chif, é hamb d'achape ha de gùittat hur hro caër ha cäret, rac prest-é er Francision d'arrihue ar-n-amb »....

Peb hantér-leàn casi é cavemb bandenneu tud er sort-zé. M'arresté gûéhavé de zevise guet er gueih tudcé divroet, ha m'ou havé casi ol forh chiffet, lein a dristedigueah hag a ziaconfortance; quæ ou devoé d'ou hro ha d'en æzemant ou doé a ziaguént; scuéh e oent guet er brézel hag ol é houlennent er peah. Er peah ! er peah ! em'ind-i; laret de Abd-el-Kader

goulenne er peah. O er gueih tud ! dobér on devoé ag er peah : clan ha dislihuet e oent casi ol ! Allas ! ne oent quet accustumet é raug doh er fatig na doh er viser ou devoé nezé. Me halon e veze tinérreit doh ou gùelet, ha m'hum laque mar-a-huéh de rein de lod a nehai er remæden e gredenne jaugeable hag avantajus eit-bai ; gùelleit-vezent hés, ha berpet consolet. Eit trugairé, ind e ré d'eign mil bennoh hag e oulé dob m'en guelet é quittat.

Arribne e remb ér fin tosticg d'er guér a Zekédempt, én gorto mad a gavouet inou Abd-el-Kader ; mæs péh un taul calet eid omb ! Larèt e rér d'emb n'en dé quet mui er Sultan ér guér-cé, ba n'en dès quet bet cleuet doairé erbet ag bur prisonnerion. Hanni ne bouyé muyoh men é oé oueit Abd-el-Kader. Lod e chongé é oe e Tlemcen, é guér capital, hantér-hand lcàu doh el léh ma oemb ; lod aral e laré en en doé hum dennet d'en Deserh-bras. Quement-cé e laquas me bonduyon de golle courage ; conze e ré deja a zistroein ar bur paseu. Collet-oe m'affær mar distroen ag ur pas hembquin. Me zalhas ferm enta hag e laras debou : ordrénet-zou d'eign conze dob er Sultan, ha me guèrbou d'er blasque betag en deserhen pèllan, quèntoh aveit manquein : *Ean e houyou*, e laren boah, *ne hès quet vennet derhel mad d'eign.* Er honzeu-cé e ras debon un tamicg dongeance, hag ean e rescondas : « Quèrbamb enta d'en avantur, ne houyan quet mui mén bon casse. » — « Damb de Vascara, emé-me dehou : hun armé-ni e zou ér harter-zé, bag hon mæstre ne zeli quet bout pèl dob é anemisèd. » Ni e gueméras enta en hent en doé groeit er soudardèd a France eit monnet a Zékédempt de Vascara : æz e oé d'emb en hanaouet dré er merche ag en tan en doé passet é peb leh.

En noz e zigonêhas ar-n-amh; ni e gavas êtal ur ster, hanhuet en *Ouêd-Mina*, cobaneu ur vanden *Bedouinêd* pe *Turquêd;* ni e honlennas guet-hai logeris. Ind hun digueméras mad; hag, eid on zrugairéquat, m'hum laquas de remædein lod a nehai e oê bet blesset puemzêc dê quênt ér hrêzel doh er Francision.

En dê arlerh, goudé hur hont groeit hilleih a hent, ni hum gavas arré é hlein hur finês: me honduyonr ne honyé quet mui mèn monnet; ne hanàué quet, muyoh eid on, er vro e huélemb dirac omb. Ean e gamdraos pêl-amzér d'un tu ha d'en aral, el lêhien ihuellau, eit elasque disolein ur guêr benac; mæs, caer en doè gobêr, ne huélé nitra. En noz e dosté hag é oemb é creis ur hoêd hras. Tro-ha-tro d'emh ni e gleué el lionned é hudal; men dén e greinnê guet en eun. Eid on-mé, me bedé guet fiance er Huérhiès Santel, guet péhani é cavér perpet secour ên ol dangérieu ag er vuhé; ha touchant ni e gleuas pêl mad nn trous haval doh boêhieu goasséd, merhêd ha hugalé, é caige héguellereah ur vanden guivre ha devéd. Quement-cé e ras d'emh un tamicg calon: ni e guêrhas aben trema el lêh é péhani é cleuemb trous; ni e gavas ur vanden vras a dud pêrê e achapê a gantonien a dro-ha-tro de Vascara, guet er pêh e ellent casse guet-hai, é rang hun armé-ni. Fal-gouêhet e oemh; rac en dud-cé e oé arraget doh er Francision, pêrê on scarhé ag ou hro gondé ou devout losquet ou zyêr hag on êd êr parqueu, tairet er pêh ou doé guellet ag ou lonnêd, ha lahet pe quemêret lod a nehai ind-memh. Me oê én dangér a golle mem huhé guet-hai p'ou devezé gonyet é oen ag er memh nation; ha qnênt pêl en on devoé me hanàuet. Nezé ur vanden a nehai, é colér, e ridas d'em havouat én ur huchal ha doh

me menacein : gronnet-oen deja dehai, ha caër en boé goulenno conze doh oa mæstre, n'em eheleuent quet. Neoah, é huélet me soutanen, er hrouist staguet doh er groéz e oé ar me halon, en air douce ha lan a fianee e ziscoen ehué dehai, ind e ehomas ol un tamicg souehet. M'oa hleué e larêt tro-ha-tro d'eign : *ur Bélêg catholiq-é;* ha nezè me honduyonr en doé bet soeign a larêt dehai è oen deit de zegasse ou frisonnerion én dro, hag è hen de gonze doh Abd-el-Kader. Quement-cè e zistannaa ou holêr a nebedicgueu. Aben er fin è commancemh donnet de vout amièd, hag hilleih ag er vistre o zas d'em havouet én ul larèt : beah hemh dougeance, n'arrihuou droug erbet guet-n-oh. Nezè ind hum laquas de sehuel ou hobaneu ; er merhèd e gampennas ur goein vad, ha ni e dremeinas én ul lod un nozeh tranquil ha bourrable.

Quênt ma oé sàuet en hiaul en dé arlerh, é oemb ar hur roneéd ; ni e gueméras hun hent trema Hachémes. Ag er vro-eé é oé sàuet Abd-el-Kader, hag én gorto-oemb ag er havouet inou, én e famille. Arrihue e ré guet-n-emh, sèl-pas, Arabéd ar varh, armet mad, pére ne hrent nameit monnet ha donnet ; ni e boulenné guet-hai-rah mèn é oé er Sultan, ha berpet é veze rescondet d'emh : « ne houyamh quet. » Casi discouraget e oemb. Ér fin, ni o gavas deu zén couh, respettable dré ou harhueu güen ha hir. Ni e houlennas guet-hai, él guet er réral, mén é oé Abd-el-Kader. Ind e rescondas : *Sellet, hâ hui e huéle en nihue huen vras-hont é creis er bleinen? Inou é ma; ni e ya d'hou casse devat-hou.* É elenêt er guirieu-cè, me halon e saillas én-an hag ol me horv e greinnas. Ne honyan quet petra e dremeiné hag ém sperêd hag ém halon nezè; mæs, a dra-sur, me gavas ur gou-

tantemant él ne mès quet bet calz ém bahé. Casi hemb chonge, ni e fouette hur roncéd, hag én un taul galop, chetu-ni étal Abd-el-Kader. *Azé é ma er Sultan*, e laras d'eign, a voéh ihuél, unan ag en neu zén couh en devoé hun ambrouguet; *azé, é creis er jardrin-zé, é péhani é huélet gué-orange, fiquès ha lauré-ros*. Hanni ne laré guir tro-ba-tro d'emb; doncicg e conzent ol, ha dré veign. Négrèd youanq e zas de guemér hur roncéd; Arabèd, péré e ziscoe bont é carguen ihuél, e zas d'hur havouet, bag e ziscoé d'emb guet ou deourn Abd-el-Kader azéet ar en doar idan ur figuézen. Eahetoen casimant doh hum gavouet vis-a-vis d'er Sultan. Me houlennas hum dennein un tamicg a costé eit quemér henal hag aprestein me liéreu.

Mæs deja Abd-el-Kader en doé m'en guélet; ean e zegassas aben é segretær d'em havouet; me ras debou liéreu en Eutru Escob, ha me laras debon é bortezen d'hum bresantein dirac é væstre bet que n'en deveze m'en goulennet. Ur momant arlerh, er memb segretær e zas de larét d'eign é oé prest er Sultan d'em recen. M'er havas ér memb léh hag ér memb fæçon m'em boéean guélet én ur arribue. Ne sàuas quet nehou eit me receu; ean em saludas guet un air gracius hag e ueignas d'eign monnet d'azéein ar un tapis caër, just étal d hou.

Er Sultan e zon un dén ag er véent ordinær; ardro pemb plai ha tregond e elle en dout; é face e zon rond ha brân erboalh; é vin e zou douce, deustou m'en dés é zeulegad guel ur sél ferm ha lan a vajesté. Ean e sellé mad doh-eign; guèrço é carezé hanaonet ur Béleg catholiq, ha me oé er betan en doé boab guélet. Ean em fedas d'hobér leineln debou liéreu en Eutru Escob dré en dén e oé guet-n-eign e houyé el langage. Ur joé vras eu doé é cleuet er péh e oé én-hai,

hag ean e laras d'eign e oé forb coutant. Calz a stad e hré a galon vad en Eutru Escob. « Gouyet e mès, e laré-ean, gouyet e mès ol er péb en dès groeit eid en Alger ; me mès hilleih a respet aveit-hou. » Me laré debou nezé péb quer bras e oé joé en Eutru Escob en devout guellet secour troquein er brisonnerion quetan. « Mæs, emé-mé hoah, ne vou quet jamæs æz bet que n'hou pou rantet d'emb ol hur prisonnerion. Cbome e ra boah hnéh-ha-hantèr-hand étre hou teonrn ; donnet e ran ag e berh d'ou goulenne guet-n-oh » Nezé me bresantas debou un tam papér ar béhani e oé scrihnet en hanhueu e oe bet cavet é prison Mascara.

Abd-el-Kader, goude en dout hum chonget ur momant, e laras d'eign ne ellé quet rein é boulen d'en Eutru Escob bet que n'bur beze rantet, ni ebué doh hun tn, ol en Arabéd e oé hoah étré deourn er Francision. Me rescondas debou penans ne oé quet él-eé é oé groeit er marhad étré er General hag en Eutru Escob. En Eutru Escob en devoé grateit goulenne guet er Roue a France græce aveit mar-a-unan ag er brisonnerion Arab, ba bet en doé bet-hi ; mæs ne oé quet mæstre de zélivrein en ol. Nezé me glasqnas laquat er Sultan de gomprenein penaus en Escob n'hum vélé quet a vrézel nag a affærien er gouvernamant ; er péb e hré eit délivrein er brisonnerion ag en eil tu hag égnilé, ne cheleué meit doh é galon vad, lan a druhé doh souffranceu ha misór er gueñ tud-cé. Groeit en devoé ba gober e hrezé boah ol er péh e elleħé eit délivrein en ol Arabéd ; hag, eit merche a guementcé, me laré e oé deit guet-n-eign eih prisonnér nebné em boé rantet d'ou famille, hag en hum gavé én on mesq ur mæstre bras goulennet é particnlier dré er general *Ben-Salem*. En Entru Escob, emé-mé debou, en dés enta groeit dob é du ol er péh e zelié gobér, ba no

von quet er Sultan e vanquou d'er pêh en dès grateit e general en é léh. — Mæs, e laras-ean nezé, ha hui e hrata é hrei hou mæstre ol er pêh e ellou eid en devout græce aveit puar Arah é spécial e garehen em bout, hag aveid unan a me officerion e zou é France èr galéen. É fæd ag en dehuéhan-men, emé-mé dehou, en Escoh en dès deja goulennet græce aveit-hou; a zivout er puar aral, me assure d'oh é hrei me mæstre ol er pêh e ellou eid ou degasse bean devad oh.

Neze er Sultan e guemeras un air a vajesté hag e laras d'eign : hou prisonnerion e vou rantet d'oh. — Pegource, emé-mé dehou ? — Hinihue memh. É han de ordrenein de unan a me officerion, ou hasse de Oran; n'en dint meit deuzèc leàu doh er guér-cé.

Me drugairèquas Abd-el-Kader a huellan m'em boé guellet; mæs ne oé quet rai me sperèd guet-n-eign, rac coutant hag eurus oen é chongeal e oen deit de ben ag un affær a gonséquance. Goudé quement-ce, ni hum laquas arre de zevise. Er Sultan e ziscoe guet é zorn ur groëz e oe ar me halon èn ul larèt : Limage *Sidn-Aissa*-é henneh ? — Ya, emé-mé, limage Jesus-Chrouist hun Doué. — Petra-é Jesus-Chrouist ? En eil person ag en Drinded; en eil person-men en dès hum hroeit dèn eit salvein ol en dud; rac hun Doué-ni e zou chuê Tad en Turqued quer-clous él Tad er Grechénion. — Peh micher en dès er Vélean Catholiq ? — Gùélet e hoès péh micher ou dès a houdé ma hès un Escob én Alger; ou micher e zou derhel mad d'hobér ar en doar èr pêh en dès groeit Jesus-Chrouist, gobér vad d'en ol dud; ni e selle en ol dud él hur hredér, ne vern péh sort religion ou dès. — P'en dé hou religion quer caër ha quer mad e quever en ol, perac ol er Francision n'hi héliant-ind ? — Hui e rescondou hui-memh goudé ur guirio benac e yan

de larèt d'oh : revé hou chonge, religion Mahomet, hou religion-hui, e zou ehué mad : perac ol hou tud n'hi héliant-ind ? Ean e sàuas nezé é zeulegad hag é zeourn trema en nean, én ur heichein e ziscoai.... Un tamieg arlerh, me gueniguas d'er Sultan en donæzoneu e zegassè dehou en Eutru Escob el ur rançon eid hur prisonnerion. M'on recen, em'ean, rac mé mant a berh en Escob ; pe vezent bet a berh un aral henac, n'em bezé quet ind receuet.

Nezé m'hum laquas de gonze dehon ag un affær aral. Me mæstre, emé-mé dehon, en dès goulennet guet-n-oh ur hræce én é liér ; credein e ran en hi rehet dehon : é cas ma tehé soudarded aral a France de vout hou prisonnerion, hàg can a elché en Eutru Escob degasse devat-hai ur bélëg eid on honsolein, ou souténne én ou frison ? -- Ya, emé-ean, me zou coutant. — A pe gousantet lezel er belëg-cé d'hobèr é zamenrance é mesq hou sujité, hui e rei ehné droed dehou de receu ol er péh e vou degasset ag .en Alger eit secour er hrisonnerion ; ean e vou libre ehué de scrihue d'é amied ha quèrent, quer-clous él de amied ha querent er brisonnerion, meit ma tiscoei d'oh neoah, pé de unan ag hou perh, ol el lieren e scrihuou pé e recenou. Hemb arvar, libre e vou ehué d'accomplissein ol en devérieu ag é stad, just èl pe vehé en ur vro catholiq. Ean e rescondas d'eign, guet un air gracius, é accordé ol en dra-ze. -- Hama, pligeèt guet-n-oh scrihuein quement-cé, ag hou torn, d'em mæstre; heah assuret é rehet d'e galon er vrassan pligeadur. -- M'er groei, emé-ean. Hag é guirioné, groeit en des ean : chetu amen arlerh e liér.

*A berh Mæstre ha Souveræn en Turqued fidel, er Sultan Seïd Had, Abd-el-Kader, pligeèt guet Doué er goarne ! d'er guellan ha santellan a vesq er Grechénion, Antoën, pligeèt guet Doué er honduyein berpet én hent a salvedigueah hag a hobéreu mad !*

« Mé hou salude !

Hou Viquel-general hag en dén e oé guet-hou e zou arrihue guet-n-eign. Me mès ind digueméret èl ma véritent, dré garanté aveid oh. Degasset on dès d'eign donœzoneu ag hou perh; me mès ind queméret, rac ma tent ag hou torn; n'em bezé quet on receuet pe vezent deit a berh un aral. Mæs hui, hui e houér petra on; hui e hoès bet en tu d'em banaouet, ha hui em bàre..... Me houlenne a galon guet Doué ma pligeou guet-hou hou secour én hou ç'ol affærieu hag hou conduyein én hent mad !

Hui e hoès goulennet guet-n-eign mar cavehen mad ma tegassehoh nnan ag hou Pélean devad er hrisonnerion ag hou pro, é cas ma cresquehé en nombre a nehai én amzér de zonnet: me ra guet joé er bermission-ze d'oh, ha me receuou guet pligeadur en hani e zegassehet.

Me mès én-oh ur fiance hemb par; me zou én gorto é talhehet d'hou quir, hag é tegassehet d'eign quênt pêl Mohammed-Ben-el Mokhlar hag er rè e zou hoah én hou prisonieu.... Ou zud, ou hugalé ou gorto guet en hireah hrassan....

Chomet e zou hoah é Oran puar prisonnér; én gorto-on é veint laqueit é liberté, ha quement-cé dré zihue ræson: er guetan, rac ma hoès ean grateit; en eil, rac ma vou quement-cé eld oh un occasion d'hobér vad d'hou nessan.     Salud.

En dén e oè guet-n-eign, hag e houyé en neu langage, fatiguet, hnm daulas de gonsquet. Abd-el-Kader e re d'eign d'antand en en doé hoah én é galon billeih a dreu hag e garezé larét d'eign hemb ne vezé bet dén doh hur cheleuét ; ha me ehué, mem boé hoah hilleih a dreu de larét dehou ; mæs ne oé quet tu d'emb, pe ne bouyen quet e langage, nag ean me bani.

Ni hum zispartias enta ; mæs quênt me hnittat, er Sultan e laras d'eign quemér me jau ha monnet d'er gortoz d'ur stanquen vràn hum gavé nil lean izelloh, er vord ur stér dister hanbuet *er Sternif* : inou é oé deliet d'emb tremeine en noz. Me yas d'el leh ordrénet, hag un ær arlerh Abd-el-Kader e arrihuas ehué gnet e armé ; mæs péh sort arme ! Puemzée pé tribueh cand den ær varh, péré e ye peb-unan d'e du, hemb rang erbet ; meni serjantéd on honduye a danleu bah. Er Sultan e oè ér pen quetan, ar ur haër a varh dû e laque de saillein ha de hoari.

En dé arlerh, ne oè quet hoah golenet mad en dé a pe arrihnas un dén d'hun dihunein a bresse hag a hast : *fonnable, fonnable, ar varh !* emé-ean ; arrihue-é er *Roumis* (er Grechenion). É guirioné, arrihue e oé er general Bugeaud guet é arme, ha quemêret en devoé, durand en noz, el léh é péhani é oé Abd-el-Kader ha ni en de qnênt. Ne oè quet mui meit ul leàu d'ohemb. Er Sultan e oè quen trebiet que ne houyé quet mui mèn monnet. Ean em galhuas a hast eit monnet de gonze doh-t-bon, e ras d'eign el lìereu en devoé scrihuet d'en Entru Escob ha d'er general Ben-Salem, hag e laras d'eign diblace fonnable. Ean e déhas-can d'er beannan guet é soudardéd. Ne mès quet guêlet Abd-el-Kadèr goudeuéh.

En dé-cé ni e hras ni open niguénd leàn hemb casi

tam arsàne.... Ni e gavas anfin logeris guet *Agha-Ben-Aratch* : uinéc ær de noz e oé a pe antreemh én é goban; màlet-oemb guet er fatig. En de arlerh ni e bartias a inou de buemh ær de vitin eit monnet forh pêl. El ma tremeinemh étal un tolpad logeu, un dèn youanq e sortias a herre a unan a nehai hag e ridé ar ul lerh, én ul larèt é galléc mad : Boujour, Tuchentil ; m'hum laquas de sellêt mad doh-t-hou, hag ean e changeas a lilue.— Hui n'en d'oh quet un Arab, emé-mé dehou.— Naren, em'ean, me zou a France. — Petra ! hui-zou a mem bro ! Me zischennas a ziar me jau eit boquein dehou. Ean hum laquas neze de larèt d'eign petra en doé groeit dehou troein cain d'emh eit monnet devad hun anemiséd e mesq pere é oé deja a houdé ur certæn amzér. Disertet en doé én ur momant a imur, rac ne venné quet é dnd rein debou argand e houlenné guet-hai a hnerço. Er heih dén youanq ! ean e onilé én ul larèt d'eign é histoër ; mæs é zareu e ridas hoah guet mayoh a nerh a pe zas d'eign er sellèt é ereis en danlegad : haval-oé guet-hou é leinen ar é face en en doé quitteit é fe hag é religion. « Oh ! em'ean d'eign, guet ur voéh deuhantéret, hui a houér erhoalh er péh e més groeit. Renonciet e més d'em badient ; deit-on de vout *Musulman* (de laréd-é a religion Mahomet).— Non-pas, non-pas, m'ami queih, nen d'oh quet mni *Musulman* : hou tareu, hou clahar e zisco assès en e hoès quæ ag hou faut hag en e hoès desir de reterne de religion Jesus ; en anqnin ag hou calon e hroi d'oh hou pout grœce ha pardon guet Doué. Red-é renoncicin a hinihue d'er faus religion e hoès quemèret, ha pratiquein dirac en ol hou religion santel a ziaguènt ; hui e elle er gobèr forh-æz ; en Arabèd ne barreint quet quemeint-cé doh-oh. Casset-mé de gonze doh er mæstre ag hou

canton. — Guet-hou é choman; cau en dès ém hevér calou un tad, ha ne von quet drong erbet guet-hou ma tein a retorn de vout Crechén.

M'en tennas guet-u-eigu a costé, ha goudé hur bout conzet un herrad-amzér, ean e hras profession a fé dirac ol en Turquèd dastumet inon. Me ras dehou nezé mandal er Huérhies santel; ean er stagas doh é vréh eit discoein d'eu ol é oé Catholiq, hag aveit cavouet secour, é peh daugér, guet en haui e vou berpet *retirance er béherion.*

Arlerh ni e guérhas tri pé puar dé doh-tu, hemh cavouet nitra a nehué. Neoah ni e logeas un noz én ul léh é péhaui é oé ur certæn nombre a verhèd péré e oé bet ér prison én Alger. Me oé carguet uezé a guemér soeign a uehai; n'on doé quet hoah m'en dishanàuet, hag ur bligeadur vras e oé eit-hai m'eu guélèt a retorn. Ind e gampennas ur goein vad d'eign hag o ré d'eign courage; rac iud e chongé é oen prisonnér d'em zro. Beah tranquil, emé-iud; u'hum chagrinet quet : hni e hoès bet soeign a han-amh, ni e gueméroù ehué soeign a han-oh; hui e vou amen él é mesq hon famille, èl é mesq hou çamied. A p'on doé gouyet ne oen quet prisonnér, hag é hen de ziblasse, iud e ziscoé bout chagrinet; neoah ind e ré d'eign ou bennoh, e honlenné aveid on yehaid hag eurustæt, hag e zalhé ar-n-an de monnet hoah devat-hai.

Me houduyour en doé me huitteit eit monnet de glasque er general Ben-Salem. Liéren em hoé de rein dehou a berh Abd-el-Kader, ha deliet-oé dehon-cau rein d'eign ehué eu dehuéhau passe-port hag un dén aral aveit me hasse betac hun armé-ni. En dé arlerh me houduyonr e retornas d'em havouet hemh en devont cleuet conze a uehon. Ni e yas de gavouet Médéah, én ur héh berpet en hent en doé groeit hun armé-ni : æz e

oé d'emb en hanaouet dré er ravage hi doé groeit el léhieu é péré é tremeiné.

Arrihue-oemb a nehué guet er mannéieu Atlas, én ur houlenne berpet guet er ré e gavemb mar gonyent mèn é oé er general Ben-Salem. Ni er havas ér fin ardro en noz, guet é soudardèd, én ur stanquen bourrable hanhuet *Manzoura* : azéet-oé idan ur huen vras ; discoein e ré bout forh disconfort inon. Ean e honlennas, él Abd-el-Kader, ma vezé bet délivret bean er brisonnerion e oé hoah guet-n-emb; me rescondas dehou er péh em boé laret d'er sultan. Me houlennas nezé retorne d'en Alger sèl prestan sèl guellan. Ean e laras d'eign é ellehen monoet ag en dé arlerh aben, hag é rehé d'eign, eit me hasse heta Blidah, en den en devoé me hasset de gavouet Abd-el-Kader.

En dé arlerh é oemb én hent tréz-ha-trez d'er rehir ha toreu-goug dangerus ; tostat e remb deja de Vedeah, a pe zas d'emb cleuet ar lein er manné, casi a drest hur pennen, ur voéh tréhius é crial *Roumi*, *Roumi Djaou!* (er Grechénion! arrihue-é er Grechenion!) Me honduyour, scontet, hum laquas de ridèc ha de grapein doh ur manné aral e oé inou vis-a-vis, ha mé d'en héli hemb laret guir, rac hemb d'hou mèn é vezen-mé bet oueit! Mæs chetu-ni arrihue, hemb er gouyein, é pèn quetan armé er Grechénion : petra gobér? N'en dès quet mui moyand d'achape; mar troamb cain é von tennet ar-n-amb.

Me honduyour e oé casi marhue guet en eun ; ni e arrestas un tamicg eit chongeal petra gober. Er guellan tra hun nès d'hobér, emé-mé dehou, e zon hum ranteín; n'en dès quin moyand d'hum denne a zangér. Men dén e zougé a vout lahet dré hur soudarded-ni ; ha caër em boé gratat dehou é resconden ag é vuhé, ha ne vezé quet arrihue droug erbet guet-

hou, ne ellen quet el laquat de gousantein. Neoah mal e oé hum chongeal; me buélé mar-a-unan ag en officerion doh hum aprestein de zonnet ar-n-amh. Me stagas ur monchèt guen e oé guet-n-eign doh pèn mem hah, ha m'en beigé d'er-hlué én ur ridêc a ol me nerh tremaha er Francision. Ind e houyas aben petra e glasquen, hag e laras d'eign é ellen tostat hemh dougeance. Chetu-mé étal er hoard quetan; er general e zas guet é officerion d'em havouet; ind e chome bamet doh m'en güélèt Ur belêg é creis er mannèien Atlas, é tonnet a vesq en anemised, e oé eit-hai un dra sonéhus: n'ou doé qnet het hanàuedigueah a mem hoyage. — Mæs a beban é tet-hui? emé er general d'eign. — Adal Abd-el-Kader. — Hou ç'hunan! — Mo hunan, General. — Hou ç'hunan, hoah ur hnéh! — Ya, me hunan, guet un dén e houér el langage. Ne ellér quet larèt pèh quer souebet e oé rah en officerion; er soudarded, curius d'em blenèt, em gronné tro-ha-tro. Goudé em bout rescondet d'er pèh e honlennent guet-n-eign queti-quetan, me bedas er general de gaase unan-benac de glasque me feur queih ambregour, chomet bantér-varhue guet en eun él léh m'em boé-ean lausquet. Durand en amzér-zé men dén, péhani e houyé en nen langage, e oé ebné gronnet a dud curius hag a amied; ahoel ean hum zigollé, doh un danl cherviget mad, ag en nan en doé bet durand hur boyage.

Poén en devoé bet er general hag é officerion doh me hanaonet; hag é guirioné, ne oen quet haval doh un dén: mem barhue e oé hir; me face ha men deorun e oé losquet guet en hiaul; me soutannen e oé rouguet ag ur pèn d'en aral: haval-oen doh un dèn gouive; doh ur *Bédouin* (Turq) véritable. Goudè em bout arrestet guet-hai un berradicg amzér, me houlennas guet er general monnet arré guet me bent.

Ur hard-ær arlerh é oen arré couêhet étré deourn en Arabéd. Iud em receuas guet joé, ha me hassas dedal ur fetau de dorreiu me séhéd. Me yas de huélet, tosticg d'el léh-cé, ur groëz tâllet éu ur roh, a drest ur hrob péhani en doé, hemb arvar, cberviget de zamcuranre d'uu ermit beuac durant ma oé Crechénieu ér vro-cé.

Goudé bur bout trézet er manué *Teniah-Mouzaïa*, ui e ziscbennas én ur bleineu tosticg de Vlidah, péu ag bur boyage. Ne oemb quet mui meit ur hard-leau doh er guér-zé, ha deja uuan a han-amb e oé ouét é raug eit larét d'er general Bedeau, goarnour a guér, e oemb prest d'arribue. Me bouduyour ha mé ui e yé hun deu guet hun beut joéius ha coutaut, én ur chongeal é oé achihue anfin bur boyage.... Éu un taul, huéh lair Arab, armet mad e saille, ag un toul dôu, vis-a-vis d'emb, ar en heut, hag e vande ou armage ar-u-amb. Me honduyour, trebiet, ne elle quet mui boulgeal; eid on-mé, doh hum huélet én danger a golle mem buhé ér momant memb ma arrihuen ér guér ag ur voyage hir ba poenius, m'hum hloëstras hoab d'er Hueriés santel, *secour er Grechénion*, ha me ya bardeh-mad de gavonet mæstre el lairou: Pligeêt guet Doné, emé-mé dchou, parrat doh-oh a hobér uu dra fal! Tauleêt quêntoh é vénédiction ar-n-ob! É cleuêt quement-cé, iud e chomas ol souêhet de sellet doh-eign, e chairre ou armage hag e dro caiu. Quêut pêl arlerh, é oen é ilis Blidah, é trugairéquat Doué ag er bonbeur en doêreit d'eign de zouuet dc bên a me affær hag a mem boyage.... Er suhuu arlerh en em boé bet er blgeadur de sterdeiuétré men divréh er babitén Morissot, arrihue en dé quêut ér guér a Alger guet é gausorted a brison.

M'hou salude guet respet ha caranté.

SUCHET, *Viquel-general og en Alger.*

# MISSIONEU AG ER SAU-HIAUL,

### PÉ A DRO-HA-TRO D'ER MOR MÉDITERRANÉ.

Ér Judé, el léhieu santel e zou idan goarnation Menéh, hugalé sant Françæs. Beta bremen e mant bet dihuennet dré er ranteleah a France. Un nebedig zou é tant a scrihue de duchentil, ou fatroméd, e chome é Paris, aveit goulenne guet-hai un alezon benac. É mant ér beurauté vrassan.

Ar er mannéieu ag el Liban é hes Catholiquèd hanhuet *Maronites*. A hondé pél-amzér ind e zalhe doh er güir léren, deustou m'ou des tro-ha-tro dehai Mahométanuèd ha payanned (les Druses), péré en dés clasquet lies hag e za hoah ér blai dehuéhan-men a glah lemel guet-hai on fé, ha memb on huhé.

Bélean a France, hugalé sant Uissant à Baul, e zou ou bugulion.

É ranteleah en Turquèd, de larèd-é, é special é Constantinople hag é Smirn, er Gatholiquèd en dès bremen quement ha muyoh a franquis eid é mar-a-vro catholiq. Ind e béli, hemh ne larér nitra dehai, ou lézen, hag e hra memb ou fréhécioneu ér mæz ag en ilisieu. Forhet-é ag el léhuiné-cé hur hredér péré e hum gave é mesq en hérétiquéd ér broien tro-ha-tro d'emh.

Léannezi er Charité, merbèd sant Uissant a Baul, e zalhe scôl hag e hra hilleih a vad ér hroeu-zé.

Ellein e rér enta laret penaus é houni er fé ér ranteleah-cé.

Ėa Algéri é hès hremen un Escob ha Bèlean ; mæs dibaut é hoah er ré-men. Quênt pêl é veint, dré secour Doué, stancoh ; rac hont-zou é Alger ur seminér bras hag unan hihan. Bout-zou ehué léannézi, Hoérezèd er Charité.

Quênt pêl en Trapistèd en devou nr honvand étal el leh é péhani en en dès hihuet hag é ma marhuet sant Augustin. Relégueu er Sant-cé, péhani e zou bet ur holeuen quer splan én Ilis, e vou laqueit idan goarnation er Venéh Trapistèd. Ne vezé quet guellet ou laquat étré deourn santelloh.

Hui e houér, hemb arvar, hur bredér, penaus el lézen a Grechéneah en dès bet bleuet gùéharal ér vrocé. Sant Cyprian, sant Augustin, hag hilleih a Sænt aral, en dès bet mêlet Doué ér vro hanhuet hremen Algéri. Bout-zou hoah én on sàn pnar pilér é marbre en Ilis é péhani en en dès bet sant Augustin prédéguet ha laret en overen.

A hondé pêl, pêl-amzér, deuzèc cand vlai, é oé, allas ! forhannet er gùir lézen ag en Afriq. Er blai trihuéh-cand-tregond, un armé a Francision e yas, dré hourhemen er roué Charle decvèd, de ziænantein en néhiad lairon péré ag er guér a Alger e neigé guet ou læstriguen avéit quemér el læstri marhaderion e drézé er mor Méditerrané, hag ind e laqué é sclavage er gueih vartelodèd e hrent prisonnerion. Nezé é ma bet sânet a nehné er groéz én Afriq. Pligeèt guet Doué ma chomou sonn azé bèet er pèn dehuèhan ag er bed !

***Liér en Eutru* Isaia de Giaccore, *Patriarche er Ghaldéenéd catholiq, d'er rè e zou ér pèn a Vrediah er Fé.***

Bagdad, en denzécvéd dé a vis Genver 1841.

Tuchentil,

Eit discoein d'oh é péh stad truhéus é ma en Ilis a Ghaldé, é ma ret ma tevisein d'oh, é hér guirieu, petra-é e zon bet er pèn-caus ag en drougueu e zou bet couéhet ar nébi.

Er guérteri hag er vocen en devoé, a houdé mar-a-vlai zou, groeit ér vro-men hilleih a zroug; dismantet ou devoé calz a dyadeu tud catholiq, gouliet er honvandeu, bihanneit bras en nombre ag er Vélean, ha lamet open guet er gueih Crechenion-men en Eutru Coupperie, ou Escob, doh péhani é oent quer staguet. Mæs ne oé en dra-zé hoah meit er pèn quetan ag hun drougueu. Crueldæt un dén e zelias achihue hur goal-auzein aquérh. Muhammed, goarnour a Ravandos, én hur huélét péh quer goann é oé deit de vout er broyeu-men tost d'é stadeu-ean, e vennas cresquein é drézolieu ha donnet de vout mæstre brassoh. Quement cornad bro en dès bet gonniet dré er brézel e zou bet merchet guet er goaid, hag hani er venéh hag er gueih crechénion oé en hani en devoé dalhmad muihan joé é laquat de ridéc; nitra no hré brassoh pligeadur dehou eit losquein, a pe ellé, guet en ilis e gavé ar é hent er beleg hi chervigé; hag er haërran tra aveid é zeulegad-ean e oé güélét ur honvand couéhet a blad, drès peb-tra a p'hum gavé er venéh iod-

memb de vont béiet idan er mangoérieu a nehou. É quement léh ma oé eur hag argand de laireah, pé goaid crechenion de scuïlle, é arrihné dalhmad guet é soudarded counaret. Ne yé quet calz ag ur gnérieg en doe bét dihuennet doh-t-hon, hemh laquat en tan en hi, hag ol er ré ne varhuent quet, e veze casset e sclavage. Ne larein mui meit un dra a zivout quement-cé : en dé ma queméras Azah, bonrh vras ag er Mesopotami, ne chomas calz meit er vagaléguen hemh bout laqueit d'er marhue. Guel e vehé bet mareé eid er gueih vugalé-cé merhuel ehue gnet ou mameu. El ma oent rai hoann aveit monnet ar droéd hèct el léhieu e oé choeget eid ou sclavage, é oent bet laqueit é pannérieu, staguet yoh-ar-yoh en eil doh égnilé ar ganvaled. Er gueih vugalé-zé e varhuas casi ol ar en hent. Er ré a nehai e oe bet tennet é buhé hoah a vesq er re varhue-hont, e oé bet guérhet avel lonnéd hrutal, pe dalhet clos é castel Ravandos.

En tirant-men n'en dé quet bet donçoh é quevér é dud ean-memh, eit n'en dé het é quevér er ré e laqué de bléguein dehou el-cé. Er péh e yan de larèt amen en discoei d'oh. Groeit en dés het tâguein é vah couhan ; en eil a nehai e zou marhnet én hoarneu, hag en drivéd, péhani e oé ehué é prison, e zelie hont én gorto a verhuel ean-memh él é vredér aral, a p'en das e vam de houlenne græce aveid en drived mab-men hi devoé. « Mar vennet, emé Muhammed dehi, hou pont é gorv, m'er rei d'oh aben ; mes mar dalhet de houlenne é vuhé guet-n-eign, me hrei hon laquat én ur memh bé hou ten. » Hag é güirioné, achihue e ras dré hobér merhuel er mah hag er vam er memh prison. N'en devoé mui meit ur verhieg péhani e oé hoah ér gavel. Er gueih verhieg-men e oé bet maleurus erhoalh aveit parrat un noz (én ur grial

èl ma hré) doh hé zad a gousquet; quentéh é saue Muhammed é counar, é quemer é verhicg hag he havel, hag en ou zaule dré er fenestre ér reuiér e zou etal é vannér. Mar en dés bet a boudé un dra benac miret doh-t-hou a gousquet hoah de noz, n'en dé na ne elle bout nitra quin nameit boëh e gousciance-é.

Mar boé dù inean en tirant-men, é gorv e oé ehue vil ha difforge: hihan, trèd, bossu, borign, mahei-gnet ag ur vréh hag a unan ag é zivar él ma oé, ellein e rér laret é oé er villan dén e fehé bout guélet. Deuston neoah d'en ol fallanté en devoé, ean en dés rantet ur chervige bras d'é vro, én ur forhannein a nehi el lairon hag en dorfætterion e hré én hi calz a zrong. A ziar é ordrénanceu, en n'emh e laqué é zeourn d'hober gueu, e vezé trohet é vréh; hag en n'emb e daulé ur sél ivins memb ar vadeu é nessan, e hum laqué er riscle ag en devout e zeulegad tennet. Én ur bér-amzer ehué Muhammed e féahas ol er re e ellé hoah dihuenne doh-t-hon, ha donnet e ras ean é hunan de vout el lair ag é stadeu.

Quement e hras, ma arrihuas er pen dehnéhan ag é fallanté. En ampeleur turc e ordrenas d'er hoarnerion a Ziarbékir hag a Vagdad quérhét ou deu inemb de-hou. Féahet-oe bet en tirant Muhammed; quemeret ha casset-oé bet é prison de Gonstantinople.

Quentéh èl ma tas de vont sclav ean-memb, hilleih a sclavèd crechénion e gavas ou librance; mæs ehné hilleih aral ne hras nameit changein a brison hag a hoarnen. Él ma he er ré-men, deit ma oent de vont libre eid un amzér, guet calz a joé, a vandenneu d'ou bro ha de gavouet ou zud a oé é beguin dehai, é oent het arrestet a nehné dré soudardèd er goarnour a Vagdad, péré; en déieu quênt, en devoé ou laqueit é liberté, ha groeit dre-z-hai sclavèd arré. Ind e ya enta

é sclavage arrè guet er ré-men, hag én ur arribue é Bagdad, é oent bet rannet étré er vistre hag er soudardèd, pé güerbet él ma huerhér lonnèd brutal. Ne oé quet bet mui a respet aveid ou fé aveit ne oe bet aveid ou liberté. Er ré a nehai ne oé quet bet ellet gounit na dré gaër na dré vil, hag en devoé dalbet attau sonn doh lezen Jesus-Chrouist, e oe bet goal-drettet é peb mod hag é peb quis. Léh e oé de zon-gein a huélet er hrisonnerion queih-men, a ziarben en tourmanteu e oé bet requis dehai andur, é tilézel ou fé, ha neoah calz a nehai e rante hoah hinihne en dé, é creis ou foénieu memb, testoni de Jesus-Chrouist.

E mesq er gueih tud-men e zé a gonéhe eid en eil güéh é sclavage, é oé ur voès yonanq hanhuet Mari, péhani e oé bet scrapet a dre zeourn hé frièd én amzer ma oé bet qneméret ha revinet Azah. Casset-oe bet de balæs er goarnour, hag inou en hi devoé bet de onilein ha de hirvondein hoah abad puar blai, hemb ne vennas hiscoah, aveit douçat hé stad, sen-teu doh hé mæstre nehué e houlenné guet-hi m'hi devezé hum laqueit é religion Mahomet. Dré ma oé bet neoah, ér pèn quetan ag hé amzér, dessàuet é lézen en héretiqnèd, ne oé quet pur aquèrh hé fe; mæs Doué, péhani en devoé én é chonge d'hober goudé selleu a druhé doh-t-hi, e ré ean-memb d'er voès-men er hon-rage-zè péhani ne gavér qnet é mesq er ré e zon fariet a zivont er güir lézen. Hé frièd en devoe clasquet é peb mod torrein hé rangenneu a hondé ma oé couëhet el-cé eid eu eil güéh é sclavage; mæs er goarnour e chomé boar attàu doh ol é hedennen, ha ne hré cas erbet ag er rançon e gnenigné eit-hi. Scùéh ma oé ér fin er prièd peur-men é impléein en ol moyandeu e ellé cavouet; èl ne houyé mui petra gobér, ean e

zas, er heih miserable ma oé, d'hun ilis-ni aveid hum duret doh treid er Huérhiès Vari, *Mam a druhé;* e zegassas chonge inon dehi é tongné ehné en hani eit péhani en bi fedé, hé hanhue beniguet, hag, én ur scuillein dareu, ean e hratas en en devezé bet hum hroeit catholiq ean-memb en dé ma vezé bet reit é voès dehon.

Durant ma oé hoah atouyet ahont dirac limage er Huérhiès glorius Vari, er vam vad ha donce-zé, gùir gonsolation er ré e zou anquinet, e zegassas er chonge d'en Eutru Vidal, consul a France ér vro-cé, de gonze d'er goarnour-hont a Vari er sclavès. Reit e oé bet dehon é boulen; er sclavès crechénès-men en devoé bet hé librance, ha quentéh é haa guet hé fried, lan a joé, d'hobér dirac antær hé hobérourès vad profession a fé catholiq. En dé-ce e oé bet eid er grechénion a Vagdad un dé a lehuine hag a joé. Peb-unan e sàue é voeh aveit mélein guellout Mari mam de Zoué, hag e ré é vennoh d'en eutru Vidal, pehani e houér gobér un implé quer caër ha quer mad ag er garg ihuel en des.

Poen em hehé, é credan, é cavouet quin doairé mad erbet aral de rein d'oh ag er vro-men. Eu nombre ag er grechénion catholiq é Chaldé e ya ar vihanuat én ur fæçon eabus. Quer goal-auzet è bet er vro-men d'en drougueu a bep sort e zou couéhet ar nehi, ma chome a hoén én-hi er seihvèd loden ag er ré catholiq; hà petra ind-i hoah? queih tud peur dibourvé a vaden hag a zanné. On itisieu, me gonze ag er ré n'en dint quet revinet hoah aquèrh, n'on dès nag orlemanten nag en tren requissan aveid er religion. El lod muihan ag er Vélean n'ou dès chet memb a vreuiér. A pe vennant larét ou office, ind e ya d'en ills de glasque ur bouh breuiér hantér-fonildret, hag hum

chervige a nehou en eil arlerh éguilé. N'en dès é ol er vro na seminér, na colége, na livreu memb mollet-e lettrenneu hanäuet é Chaldé. Er ré youanq, deustou péh quen æz e vehent de zisquein, e gresque hag e vrassa ên un diouyeguéah estrange. Hilleih a garterieu catholiq n'ellant quet ou devout a veleg ur hnéh hemb quin er blai. É creis ur visér quer bras, trema pibue é sàuamb-ni bun deulegad? doh pihue én bun nes-ni recour? Doh-oh-hui, tud vad a Vrediah er Fé; en ob é ma hun ol esperance boah; contein e rer amen ar hon pedenneu-hai, aveid en devout guet Doué apostoléd peré e vihuequei dré-men er Fé; guet hou g'alézoneu-bui é vér hoah én gorto a sehuel a nehue en ilisieu-men é peré é rei ol er boble-men á vennoh d'en Eutru Doué a ziarben hou charité.

† Isaia de Giaccobe.

*Lod ag ul liër en des scrihuet en Eutru Vilardell d'er ré e zou é Brediah er Fé,*

Antoura, 184..

É tan ér fin a aebihue er garg en devoé reit d'eign hun Tad santel er Pab, pehani en dès me hanhuet Visitour apostoliq é Chaldé. Diblacet ma oen er bnembvèd dé a guenvér ag er guér a Alep, guet ur vanden tud a Vagdad, me zou arrihuet en drived dé a huenbolon a retorn él Liban, arlerh eih mis a boén hag a hilleih a zangérieu. Él ma ta d'ur heih dén a vour, goudé

ma vé arribuet ér porh arlerh ur voyage bir ha poénius, sellet guet phgeadur ba joé dob er mour counaret hag én arfleu ar béhani é vé bet burtellet pêlamzér, ha chongeal én ol riscle ha dangér en devé bet ag bum golle, pligeét guet-n-ob me lezel de durel chué ur bras sél ar en deserheu e mès trézet, péré, ind ehué, e zou baval-'mad doh ur mour e vehé é creis en doar bras. Péb ur boén eid er galon gúélét er gueih vro-men ér stad peur ha truhéc m'en dé, hi péhani e oe a ziagnênt quer caér! En deur a reuiér en Tigre hag a hani en Euphrate e ride attâu neoah dre ol er vro peur-men, bag hi laqnehé hoah de vout quer pinhuiq él aguênt, pe vehé un dorn cribue erhoalh e zehé de rangennein en Arabéd riderion péré e bra én-hi quement a zroug. Ne guérbér quet ér gueih vro-men, hemb n'en da chonge d'un dén, sél pas e bra, ag en treu caér e zou bet guéharal én-hi. Ahont e oé a ziaguênt trôn liguernus ampelenrêd-bont en Assyriénèd; amen é vezé cavet er guér gaér a Balmir en doé groeit Salomon sebuel, hag e huélér binibue en dé, guet calz a souéh, goleit a zoar; tro-ha-tro dehi é oé hoab calz a guérieu bras aral é péré en en devoé en Apostoled ind-memb predegnet guéharal en aviél; en benteu e oé sur é peb leh dré-men nezé, rac é peb léh en hum gavé crechénion; mæs a boudé m'en de deit en Turquéd de vout mistre ag er vro, ne gavér mui é quement corn e zon a nebi nameit ind péré e vihue a laironci bag e gave ou fligeadur é lemet memb ou buhé guet er voyagerion.

Er boble lairon-men (rac é langage er vro, e guir Sarrasinéd e venne larêt *lairon*), er boble lairon-men e zou, revé ma larér, fidel d'ou guir; mæs ne bratant quet bean na goal lies un dra, hag open en dra-zé, ne falhant quet ehue dalbmad dob ér péh ou devé grateit,

ha mar er groanl, é ma rac ma venl én gorto a vout paiet a guement-cé e vé. Aveid er gout reihoh, n'en dès nameit sellet doh er péh e leiner én testamant couh, é péhani é hès groeit ur porterèd gûir a nehai. A houdé en amzer-zé en Arabèd n'on dès quet changet, hag attau é meint Ind de vout douget aveid ou amision.

Donnet e rei neoah un amzer é péhani é achihuou en ol dæezemanteu e gavér ag ou ferh ér vro-men. En de-cé e splannou ag en ær ma vou streànet er Fe ér puar born ag er Sàn-hiaul. A ziaguènt é oé bet hanàuet hoah inou. N'en dé tri Rone ag en Arabi-é e zas er ré guetan d'adorein Mab Doué ér hreu a Vethléem? Quentèh él ma sortias en Apostolèd ag er Cénacle, é oé bet cleuet ou boeh én deserh-men. Sant Jude-é en dès bet degasset amen er sclærdér ag er Fe; mæs, allas! er boble-men a ancoéhas imbér conzeu Doué, en devoé predèguet dehai, hag e chairras on deulegad doh er huirioné. N'on digneoreinl-ind birhuiquin mui? Beta pegource é chomou er gueih tud hantér-gouihne-men rangennet él m'en dinl idan fal lézen Mahomet? Aveid on-mé, me mès er greden, dré er gonfiance e mès é madelcah hemb fin hnn Doué, é tosta a baseu bras en amzér a salvedi-gueah aveid en Arabèd. A pe huélan quemenl a Vission-nerion é ridèc guet ivoul d'er broyeu pél ag er Polynési, ag en Holland-nehué, ag en Ahyssini hag ag en Algeri, é péré n'en dé bet hiscoah hanàuet Jesus-Chrouist, pé ahoel é péré é ma a huerço ancoéheit é lézen, me vourre é credein é rei ehué en Entru Doué d'ur missionnér benac er grèd hag er hourage de zonnet de hounit er Sarrasinèd ind-memb.

Er huarvèd dé a vis mai, me gùittas Bagdad a nehué eit monnet de Vossul. Un dè benac goudé, ni e drezas ur reuiér e hanbuèr er *Grand-Zab*. El ne oé quet a Bond él léh ma oemb digouéhet, deustou ma oè inou

forh ledan er reuiér, ha m'en devoé calz a herre en deur, é oé bet requis d'emb en trézein diar gourhen lonnèd grouyet en ell doh égnilé ha cargnet a ahuél. Æz-é gout ér berderi en boé é tremeinc en treih-hont guet ur vaguicg él-cé, drès peb-tra, a pe zas d'eign cleuet er ré e oé é casse er vag é crial én ur fæçon éabns, aveit goulenne secour ne houyan quet guet péhani ag ou doueéd.

Ni e zou oueit de huélet quetan-rah er guér e hanhuér Kerkouk, é péhani é hès un Arbescob catholiq a Ghaldé; bout-zou inou puemb cand a fidelèd ha tair ilis. Pélloh ni hum gavas é *Ancava*. Amen é hès seih cand a grechénion; u'ou dès meit ur chapélicg quer peur bamdé avel en dud e za de bedein Doué abarh. Un tamicg goudé ni hum zispartias doh hur hompagnoneah aveit monnet de gonforteiu ur gnériadicg tud é péhani é hès puemb caud crechén. Ni e huélas inou dibue chapel ér vrassan peurante, hag e gavas open ur be e marbre, é péhani, revé ma ellér credein, é ma bet beiet santès Barbe. Én ol léhien-men é ma bras misér hur bredér é Jesus-Chrouist. Credein e ran en e mès groeit un dra revé hou crad én ur rein dehai ul loden vad ag en alézonen e zou deit d'eign a berh Brediah er Fé. Er fin, goudé huezèc dé hun nès laqueit de drézein guet hilleih a boen lenneu ha reuiéreu, hag ebnè henteu diæz en dès bet en Turquéd liès rûet guet goaid er berhinderion; arlerh hoah hur bout tremeinet dré ur hleinen é péhani, revé ma credér, é ma bet Ninive gùeharal, mæs a béhani ne chome mui merche erbet, ni e drézas reuiér en Tigre hag e arrihuas é Mossul. Ne larein uitra doh a zivout er guér-men, nameit m'hi dès puemb ilis gaër, é péré é vehé uu dra bourrable d'er gùir Grechénion a vamen hum zastume, pe u'en devehé quet en hérétiquéd en droéd ehué d'hum chervige a nehai just avel d'hai; mæs en dra-zé e zou

aveid er ré-men ur vamen a boénien hemb fin. En hérétiqued-cé, crihnoh aveid er reral dré en arben ag ou danné ha madeu, e hra ol er péh e ellant aveit geinein hemb arsâne er ré e héli er güir lézen. En Arhescoh e zé, a pe oen arrihue amen, a huerhein é jau aveid arreste ur fal affer e zé en hérétiqued-cé a dennein ar é dud.

Me mès conzet, é Mossul, ha deviset liès a huéh guet en Arhescobèd a *Ziarbékir* hag a *Kerkouk*, hag chué guet en Escobéd a *Amadia*, a *Vardin* hag a *Sored*. Peb-unan a nehai en dès discoeit d'eign é péh stad é ma é escobty, ha revé er péh en dès laqueit dirac men deulegad, me huéle é ma hoah distèr en nombre ag er Grechénion é Chaldé, denstou m'en dé quer hras er vro. Ur familliég vihan é hoah er Grechénion catholiq amen; mæs, donguet ê] m'en dint d'er mad, sentus hag aboéissant él m'en dint chué d'hun Tad santel er Pah, me zon én gorto étaulou en Eutru Doué ur sèl a drnhé ar nehai hag e cresquou quênt pêl-amzér dré-men en nombre a serviterion Jesus-Chrouist. Ilisieu e gavér hoah; mæs dibaud-é er ré e za én hai de hedein. Lod ag er Grechénion ag er broyeu-men en dès bet pêlleit én amzér basset doh en Ilis catholiq; n'en dès hoah meit deu pé tri cand vlai-zou m'en dint deit én dro, a nebedicgueu, d'en hent mad. Mar-a-unan en dès bet gorteit memb beta bremen d'hum rantein d'er güir lezen. Pegource en hur hou-ni er honheur d'ou güelet ol idan goarnation er Bugul mad?

A Vossul, me yas de gonvand Sant Hormisdas. Er veneh e zou inon e gondui ur vuhé rust ha calet. Tremeiue e rant el lod muiban ag en dé, ha memb ag en noz, é cannein mélodi de Zoué. Er rest ag en amzér e laqnant de studial pé de bédein, peb-unan en é hrohicg. Tri dé goudé me yas de Djezireh, a

inou d'Azah, revinet un herradicg quênt dré er goarnour harbar a Ravandos. Arlerh em bout trézet kérieu aral, é peré ne mès chet cavet calz a grechénion, me zon arrihue én dro, goudé eih mis a boén hag a drebil, ér vro é péhani é choman, étré Zuc hag Antonra, kéricgueu ag el Liban.

Quênt achihue el liér-men, hui em lausquon de larét d'oh nn dra hag e zou oneit dón ém sperêd abad ma oen é monnet él-cé a vro de vro. Carguet ma oen ag hou perh de streânein dré-men lod a alézoneu Brediah er Fé, me elle larêt d'oh guet güirioné é hra amen en alézoneu-zé ur vad ne fehé quet bout comprenet. Dré er secour-zé, er Véléan hum honrvé a orlemanteu, e sàue ilisien, seminérieu, colégieu; dré er secour-zé hoah, ind e gave en tu de rein d'er fidélèd livreu mad péré, én ur gresquein er fe én on haloneu, e vàgue ehué ou devotion; én ur guir, dre er secourieu a Vrediah er Fé, ni e elle remædein de houlien de béré, haval-oé, ne oé quet mui a hueliaen. Mar da, él ma credamh, déien a salvedigneah de splannein aveid er broyeu-men ag er Sàu-hiaul, é vou d'oh-hui e vou, tud vad a Vrediah er Fé, en hur bon obligation, ha d'oh-hni e vou chué arlerh en Eutru Doué, ö rehemb hur beunoh.

† Yahan, *Arhescob a Phlippes, visitour apostoliq ag el Liban.*



## D'ER RÉ A VREDIAH ER FÉ.

Él m'hum gavamb én amzér a Basq, é péhani é hourhemène en Ilis d'hé bugalé tostat d'en danl santel, ni hun nès credet é vehè bet un dra jaugeable larèt amen ur guir benac ar garanté Jesus én hur bevér, doh hum lezel guet-n-emb aveit bout bur magadur, quênt monnet d'er marhne. Er péb e yamb de laquat é brehonèc e zon tennet ag ul livre groeit dré sant Ligori.

Dré ma houyé Jesus é oè deit é ær de dremeine ag er bed-men devat é Dad, él m'en devoé càret é rè, ean ou hâras bèet er pén dehuèban.

Én noz debuèhan ag é vuhé, hur Salvér caranténs, én ur chongeal é oè deit neoah en amzér arlerb pébani en en devoé quel liès hirvondet, en amzér de verhnel dré garanté eit mab-dén, ne ellas quet hul lezel hun hunan én devalen-men a zaren. É Galon e vehè bet ral hloèsiet doh hun dilézel él-cé; mæs, aveit ne vehé quet bet dispartiet doh-emb, non-pas memb dré é varhue, ean e vennas hum rein d'emb eit magadur ér sacremant ag en Autær. Ean e fallé dehou rein d'emb de hanaouet, dré gnement-cè, n'en doé quet mui, goudé nn donæzon quer bras, tra erbet de rein d'emb eit discoein d'emb é garanté.

Jesus, emé en abad Guerrico, é ziscoas ér Sacremantcé quement a garanté is quevér en dud, él ma ellè : penans benac ma elle peh-tra, ne elle quet nitra open.

Er Honcil santel a Drante e gonze hoah guel, én ul larèt penaus hur Salvér, ér sacremant ag en Autær, e zisplegnas ol er maden ag é garanté é quever en dud. Ræson en doé enta sant Thomas é hanbuein er

Sacremant-cé Sacremant a garanté, en testoni brassan a garanté e fehé Doué rein d'emb. Santès Maria Pazzi e laré penaus un inean, goudé er gommunion, e elte larèt : *Consummatum est*; de laret-é, goudé m'en dès men Doué hum reit d'eign er gommunion, n'en dès mui nitra de rein d'eign. Un dé er Santès-zé e boulennas guet un novice é peb tra en hi devoé chonget goude er gommunion? É caranté Doué, emé honnen. — Ya, emé er Santès, a pe chongér ér caranté, ne ellér quet monnet pèlloh; red-e hum zerhel ér caranté.

O Salver er bed! ha péh tra e falle doh-hui a berb en dud, hui péhani en dès vennet hun rein hui-memh dehai eit magadur? Ha péh tra, goudé er Sacremant-cé, e chome hoah guet-n-oh-hui de rein d'emb eit gobér d'emb hou càrein? O men Doué carantéus! reit d'eign selærder eit ma hanàuein é ma oueit rai bèl hou madeleah doh hum laquat hui-memh de vout mem bouït ér gommunion santel. Mar e hoès hum reit d'eign a héh, ha n'en dé ret d'eign hum rein d'oh ehué a héh? Ya, me Jesus, ya, me hum ra d'oh a héh. M'hou càre drès peb-tra, hag hirvoud e mès d'hou quemér eid hou càrein muyoh-mui. Deit enta, deit liès d'em inean, ha groeit ma von a béh hou ç'hani! Ab! perac ne ellan laret d'oh guet guirioné er peh e laré sant Philippe a Néri: chetu me haranté, chetu me harante, reit d'eign me harante.

En hani e zaibre me horv hag e ive men goaid, e chome én-an, ha mé me chome én-hou (1). Sant Denis en Aréopagist e lare penaus er garanté e glasque attàu hum unanein guet er péh e gàre. Ha dré ma hra er bouït ur memh tra guet en hani en daibre, eit quement-cé, hur Salvér en dès vennet hum laquat idan sigur bouït, acel-fin ma vehemb deit de vout ur memb

(1) Sant Yahan, 6. 56.

tra guet-hou doh er hemér er gommunion santel. Queméret ha daibret, emé Jésus, en dra-men e zou me horv (1). Avel m'en devehé laret, emé sant Chrysostôme : mah-dên, hum vâgue a han-an, acel-fin ne vou a han-ous hag a han-an meit ur memb tra. El ma ta d'hum unanein deu dam coër fondet, él-cé, emé sant Cyrille a Alexandri, en incan e gommuni e za d'hum unanein quement guet Jesus, ma chome Jesus én-hi, hag hi é Jesus. O me Rédamptour e gâran ! e lare amen sant Laurance Justinian, há penaus hiscoah en e hoês hui guellet hur hârein quement, ma hoês vennet hum unanein guet-n-emh én ur faeçon quer sterd, él pe ne vehé het meit ur galon ag hou Calon hag a bun hani ? *O quàm mirabilis est dilectio tua, Domine Jesus, qui tuo Corpori taliter nos incorporari voluisti, ut tecum unum cor haberemus.*

En Ælêd, emé sant Yahan-Chrisostôme, ne gredant quet sehuel ou deulegad ar hur Salvér ; ha ni, ni e hum joente doh-t-hou ; groeit-omh ur memb corv, ur memb kieg. Mæs péh hugul, e lare hoah er memb Sant, e vâgue é lonned guet é oaid ? Petra e laran-mé, ur hugul ! bout-zou calz a vameu péré e ra ou hugalé de vâguein de vâgueréséd ; mæs Jesus ean en dès vennet hur mâguein guet é oaid.

O caranté hemh fin e zeli hout cåret guet ur garanté hemh par ! pegource, ô Jesus ! en hou câreiu-mé él ma hoes me hâret ? Me venne attâu commanee hou câreiu ; attâu en er gratan d'oh, hag énep cource ne gommançan. A hinihue, ô men Doué ! e vennan hou câreiu a zevri ; secouret-mé, sclæréret-mé, intannet-mé, distaguet-mé doh en doar, ha n'em lausquet quet de zerhel pélloh doh quement a destoniou ag hou carantè. M'hou câre a greis me halon, ha dré guement-

(1) Math. 6. 26.

cé, me venne lezel peh-tra eit pligein d'oh, ô mem huhé, me harante, me ol vad ! Me venne liès hum unanein guet-n-oh ér sacremant ag en Autær, eid hum zistague doh peh-tra, hag eid hou cårein hui hou ç'hunan, ô men Doué ! Fiance e mès én hou madeleah é elein er gobér guet hou secour.

Ah ! me Jesus, peh méh e mes-mé en ur chongeal penaus én amzer m'em boé dirac on, hui madeleah infini, e zelier cårein drès peh-tra, hag e zou quer caranteus d'em inean, en e mès hum zistroeit de gårein madeu a nitra ha didalvé, hag aveit-hai, me mès hou tilézet ! M'hon pède, ô me Salvér ! discoeit d'eign attân muyoh-mui er vrastêd a hou madeleah, eit ma tein ehué attåu muyoh-mui d'hou cårein ha de glasque a me ol nerh en tu de hligein d'oh. Ah ! Jesus, roué me halon, é men enta ér mæz a han-oh é cavein-mé un dra-benac quer caër él oh, quer mad, quer santel ? M'hou cåre, ô madeleah hemh fin, m'hon cåre mui eid on mé -memb, ha ne vennan hihuein meid eid hou cårein hui de héhani é ma deliet ol me haranté. Mêlet revou Jesus ér Sacremant ag e garanté.

El-cé revou groeit.



LIVRE

# BREDIAH ER FÉ,

EIT CHERVIGE

## D'ER VRETONÈD

A ESCOPTY GUÉNÈD.

---

QUETAN BLAIAD. — EIL LODEN.

---

1843.



É GUÉNÈD,
É ty Yehan-Mari GALLES, Imprimour en Eutru Escob,
é ru er Préfectur.

## APPROBATION.

Nous soussigné, Vicaire-général de Monseigneur l'Évêque de Vannes, avons lu la présente traduction en langue bretonne des *Annales de la Propagation de la Foi*; nous n'y avons rien trouvé qui ne soit conforme à la foi, et nous croyons que l'impression en sera très-utile aux personnes dont le breton est la langue habituelle.

Vannes, le 20 Septembre 1843.

B. VIDELO, *Vic.-gén.*

BREIH-IZÉL.

# ESCOBTY GUÉNÈD.

## EN EUTRU NOURY.

Dihand-é er ré a Escobty Guénéd péré n'en dès quet cleuet conze ag en eutru Piar Noury. Er ré gouh en dès cannet mil guéh é hnerzen d'e boble a Vignein, ha ouilet doh hi hannein, rac ma tegassé chonge dehai ag en amzér quen cahus ou devoé guélet. Er ré e zon deit er bed a houde deu-uiguénd vlai, e zou bet hchennet doh can er huerzen-zé, hag en dès hi disquet ar varlen ou mam. Pihne ag en onaid-cé n'en dès chonge guel paud mad eid ag hilleih a dreu digouéhet a houde hèr-amzér, ag en dareu e scuillé e dud doh hi hannein? Peh-unan a han-amb en dès en héliet, dré sperêd, ér vro diamen é péhani é oé bet ret dehou, ha de galz a réral, teh é raug énebcrion hul lézen santel; peh-unan en dès er guélet, dré sperêd, ér Portugal, él er Juivêd é Babylon, baiet én dareu, én ur chongeal e poénieu é gneih vugalé. Pihue en dès guellet hum virèt a gassat en dud cri ha divalàu en devoé er forhannet ag é barraes peur? Pihue, a pe vehé bet quement-cé én é vili, n'en devehé reit dehou divaskel eit trezein er mor, él en æsticg-noz, eit ma vehé bet deit gnet-hou de gannein doh dor é vugalé?

Quêrhet, é quement parræs ma carebet, mar cannet

ur poz ag er hnerzen-zé, hui e gleuou, hemb arvar, quentéh ur vouéh benac é resco id doh hou c'hani dré ur poz aral. N'en dès canton en escobty é péhani bouéh spis er bugul n'en dès hi disquet d'en dassonn. Discoah guerzen n'en dè bet cannet quel liès; biscoah, drès pet-tra, e guerzen n'en dès bet tennet àg en deulegad quement a zareu.

A p'en dè quen hanauet-cé guerzen en eutru Nonry, é teliehé ehué, haval-vehé, bout hanàuet het-a-het e vubé. En n'emb e gredehé quement-cé, e vehé fariet bras. Rah en dud e lare : Ur sant bras-oé ; un dén disquet bras-oé. Mæs mar goulennet petra-é bet e vuhé a houdé é ouaid a groaidur betac un tamieg quént eid er révolution, é vou laret d'oh : ar guement-cé, eutru queih, ne houyan nitra.

Bout-zou tregond vlai zou, hilléh a dud e vihué pére en devoé hanàuet en eutru Noury a vihan. Perac n'ou dès ind bet er chonge a hobér é vuhé? Caër vehé bet nezé hi gobér; bermen é ma dehuéhat un tamieg, rac marhue-é en dud-cé ha marhue-é guet-hai casl ol er peh e houyent; ur blai benac hoah, ha qnement-cé ne fehé quet a grén bout groeit. Me zeli-mé laret, penaus ne laquan amen nameit er peh e mes gouyet guet en eutru Coëffic, person Bignein, péhani en dès candalhet perhuéh mad ol er péh en des bet cleuet guet en dud couh ag é barræs. Hag é vehé bet en eutru Coëffic brèr d'en eutru Noury, n'en devehé qnet laqueit muyoh a sourci eit hum atercein ag er péh er sel; é vonheur-é conze a nehou, él quèrhet ar é baseu. Mar-a-unan en dès grateit en ou deveze groeit é vuhé; mæs èr pèn dehuéhen é ehomé attàu el labour-zé ardran. — É livreu, gair-é, e chomou attàu, hag ind e zisqnou de ol er Vretonnèd é oé un déu ag un isprid bras, hag

ag ur galon quer mad él ma hellehé bout. Mæs é livreu ne conzant quet ag é œvreu; en dud havat deh en eutru Noury e lira livreu caër hag œvreu boah caërroh, hemb laret tra erbet ag er péh ou selle ind ou hunan.

Pligeèt guet en Entru Doné ma sàuou é calon ol er ré e lennou buhe en eutru Noury, en ivoul santel de vout él d'hou tud a lezen hag a scüir vad!

## QUETAN CHAPISTRE.

*Petra, d'hou chonge hui, vou ag er hroaidurikmen?* (S. Luc, chap. 2.)

*Ur heth bugul oès pe ws ha quemèret, eid ha laquat ér pên a me foble.* (Lib. R.)

Er blai 1743, cand vlai bermen, é tas ér bed én ur guérieg a barræs Lauzah, hanhuet Kglérec, ur hroaidurik e zelié bout person Bignein é pad tregond vlai, ha merbuet person ag er guetan parræs ag en escobty.

Yehan Nonry e rér ag é dad, hag Anna Largouet ag é vam. Open Piar, a behani é scrihuamb er vuhé, ind on devoé bet guet en Eutru Doué ur verh hanhuet èl hé mam, Anna. Bout-oent tud a lézen, càret ha sellet mad guet ol er ré ou banaué, mæs peur é fæd a vadeu en doar. Poén bras ou devoé é tessàu ou bugalé; bèr-oé liès guet-hai, ha quenevé en dud truhéus doh er peur, ind on devezé mar-a-huéh dioveret bara.

Pe vehé bet enta goulennet guet parræssiéned Lauzah: Petra, d'hon chonge hui, vou ag er pautrieg e zou gannet hinihue de Yehan Noury? en darn-muihan, haval guet-n-eign, en devehé rescondet: eurus 'mar deh en devout attàu un tam bara dû de zaïbrein. Lod mareé en devehé laret: mar guell er hroaidur-

zé dissoh ha donnet am dén crihue, dessàuet dré dud a scôir vad él é rê, ne vehé quet suéh guetn-emb hag é tehé do vont ur meitour pinhuiq. Mæs pihue en devehé laret: gouyet mad, er hroaidurik-meu, gannet en ur beuranté quer bras, forhet a bep-tra nameit a garanté e dud, henneu e von un dé inour é dyeguéab, inour Lauzah, inour escobty Guénèd a béh. Hennen e splannou nn de él ur bolenen gaër; deu-uignènd vlai goudé e varhue, é vnu hoah ouilet dehou. Hanni n'en devehé laret quement-cé, ha pihue-benac en devehé el laret, e vehe bet sellet guet ol en dud él ul lorbour hag ur bâmour.

Neoah n'en devezé laret nameit er hulrioné. En Eutru Doué en devoé taulet ur sèl a garanté ar nebou hag en devoé laret: hennen e vou me servitour, ha guet-hou é salvein billeih a dud; me laquou sclærdér èn é sperèd, ha tuemdér èn é galon, eit ma banàuou reih-mad mé lézen, ba ma hi streàuon guet gred ivoullus é mesq me foble.

Quasi dalbèh é ma ér guis-cé-é hra en Eutru Doué. Er ré disterran, de chonge en dud, é e guemér eid é œvren caër. Cavet mad ma laquein amen un histoër tennet ag er houh testamant, pébani e zou un testoni a guement-cé:

« Samuel e receuas quemen guet Doué de monnet » de Vethléem aveit senillein rile ar bén nnan a » vugalé Isaï, a hehani é fallé dehou gobér ur roné. » Samuel e yas de dy Isaï. En ur huélet Eliab, ean » e laras: bag hennen-é en hani e hoès choéget? » Ha Doué e laras de Samuel: ne sellès quet doh » er vràuité na doh en ihueldæt. N'en dé quet hen» nêh-é e mès choéget, ha me chongen-mé, n'eu » d'int quet él ré mab-dén: mab-dén e huél en dian» vès; Doué e selle er galon. Hag Isaï e halbuas

» Abinadab, hag en degassas dirac Samuel, péhani
» e laras : N'en dé quet henneh-é en dès choeget
» en Eutru Doué. Hag Isaï e zegassas Samma, ha
» Samuel e laras : en Eutru Doué n'en dès quet choe-
» get henneh. Hag Isaï e zegassas é seih vab dirac
» Samuel, ha Samuel e laraa de Isaï : banni ag er
» ré-men n'en dé bet choéget guet en Eutru Doue.
» Ha Samuel e laras de Isaï : ne bes a vugale nameit
» er ré-men? Bout e mès hoah, emé Isaï, ur hroai-
» durik péhani e zou e hoarn en devéd. Ha Samuel
» e laras de Isaï : Casse unan-benac d'er blah, rac
» ne hum laquehemb quet doh taul que ne vou deit
» henneh. David e rér ag er hroaidurik-cé. Quen-
» teh éh ma arrihuas, en Eutru Doué e laras de
» Samuel : sau, ha scüille ivle ar é bèn, rac hen-
» neh-é e mes choéget, ha Samuel er sacras roué
» étre é vredér. » *(Heb. R.)*

El-cé ehué en dès groeit hur Salvér. É amzér Jesus,
bout-oé é Jerusalem hag ér Judé pand-mad a Zoc-
tored, pand-mad a dud pinhuiq ha guelloudec.
P'en devezé carzet Jesus, ean en devezé ou zennet
ar é lerh, ha groeit a nehai é Apostolèd. É gouzeu
e yé tré ér galon, hag ur sel ag é zeulegad e hounie
en dud. Mæs laret-vezé bet marcé : n'en dé quet
un dra souéhus m'en dès tud disquet mad, pinhui-
dicq ha guelloudec, gouniet quement a dud d'ou lezen;
pihue ne houér penaus é ma un dra forh æz donnet
de bèn ag er bohle guet argand ha conzeu caër.
Doué ne venné quet ma vezé bet laret quement-ce.
Aveit ma vezé bet splannoh eid en hiaul é oé ean-
oc e hlanté hag e gandalhe é lezen, ean e choégeas
eid hi fredèg tudicgueu a nitra, hemb argand nag
abiltæt : Piar, Yehan, Jacq, queih pisqueterion,
haval hras, revé er pèh e leinamb en Aviël, doh
er bisqueteriou ag hur bro.

Gout e ran penaus, gondé m'en dé bet streiuet ha sonneit el lézeu a grechéneah, tud a bep stad e zas de vont Crechéniou, Béleau hag Escobéd; mæs laret-vehé penans a pe venne en Eutru Doué hum chervige a unan-benac eid un œvre caër, ean e ya d'er hlah liessan ér stad izellau, liès a huéh ér beuranté. Er beurerion e zou é vugalé a garanté, hag ean e guemér plijadur é sehuel er ré izél, acel-fin ma veint tinér a galou é quevér er ré e hum gave ér stad a behani é mant bet tennet.

Eu Eutru Doué e venné ma vehé bet un dé Piar Noury lagad er ré dal, él m'el lare er scritur, ha hah er ré goanu; ha penaus-benac ma seblanté bout quer pél doh er stad inourable a véleg, Doué e bleinnas en hènt scocellus én é rang, hag eu degassas d'é Ilis.

Ne houyér uitra reih-mad ag en eutru Noury én é ouaid a groaidur; mæs ne hellan quet hum virét a gredein é ma bet, él hur Salvér, sentus d'é dad ha d'é vam. Haval guet-n-elgn en er gúelan é rein dorn dehai a bar ma helle. Sellet er hroaidurik-cé é casse d'er prad lonnèd é dud : ne gleuet-hui é vouéh queu douce él hani un æstieg é tisquein d'eu dassonu er guerzenneu en dès can-memb disquet guet é dad hag é vam? — Deit-é eu noz, m'er gúele ar é reulin, hag é zornicgueu é plég guet-hou, é larét é heden quént monnet de gousquet. De vitin, é guetan chonge e zou eit Doué hag en Intron-Varia, ha goudé aveid é dud. — Ne houyér, hoah ur huéh, nitra reih-mad ar guement-cé. Mæs calon en eutru Noury e hanauamb dré é livren, ha deu ér bed ne lamou a me speréd, é ma bet ur mab sentus, ur hrechénik gredus de véleïn Doue.

Er Véleau ag é barræs eu difforhas abret é mesq

er vugalé aral a balamort d'é zevotion ha d'é sperèd spis; ind a zisquas debou leine ha scrihue é gallec, ha merhat er bentelleu quetan ag el latin. Gùèlet ou devoé en er galbné en Eutru Doué de vèlèg, ha, drè ma oé é dud rai benr eid en derhel ér scol é Guénèd, ind-é e bum gargas a baiein inou aveit-hou.

---

## EIL CHAPISTRE.

*Bout dalhet a dost ne seblant quet, eid er momant, bout un dra bourrable, mæs quèntoh divourrus; mæs goudé er ré e zou bet dalhet èl-cé, e zougue, ér peah, fréh a justice.* (Hebr.)

Youancq-flam oé Piar Noury a pe zas de Huénèd. Er hollége e oé nezé étré deourn en Tadeu Juistrèd péré e zessàné en dud youancq guel eit ne oent bet biscoah na. n'en d'int bet a houdé. Revé me mès cleuet laret, on his de gondni er scolarion e oé caër hag é güirioné sonéhus. — Er Juistrèd ne gredent quet, èl hillcih a vistre bremen, en ou devoé groeit on devér é quevér on disciplèd a pon devoé disquet dehsi nn tamicg latin, un tamicg gallec, un distér drs a brec hag un draicg bensc a chiffre. Hellein e rér gout quement-cé ha bout un dèn youancq digampen ha didalve. Mæs er Juistrèd, pensus benac ne lausquent quet a costé nitra ag er peh e zisquér ér hollégieu, en devoé muyoh hoah a sonrci eit gobér Sænt ag on scolarion, eid aveit gobér a nehai tud disquet mad.

Chetn amen er péh e hrezant eit parrat doh-t-hai a golle ou amzér, ha drès peb-tra ou buhé vad.

El ne oé qnet er scolarion dastnmet én ou hollége (quement èl ma credan, ne oé é chom ér hollége usmeit er Juistrèd), é vezent laqueit é ty tud a lézen

péré e zaccoré doaïré ag ou homportemant d'er Juistréd. Er Juistréd ind-memb e zé liès de hnélet hag ean en devoé hum chairret peb-unan ag ou discipléd én é dy.

Deuston ma oé bras en nivér ag er scolarion, dré ne oé én escobty collége erhet nameit hani Guenéd, é oé gloâu én ou mesq er ré en devezé groeit treu dijange. Ne vezé quet het nezé calz a scolarion peré en devehé laret tren lous, pé hetiet ur vube direih. Er Juistréd, dré ou honzeu douce hag ou harantė én ou hevér, e zé de bèn quasi dalbèh memb ag er ré calettan hag aheurtettan. Ne oe quet d'en devout perderi en en devehé hum gollet en dud youancq én ou scól. Mar boent mad én ur zonnet, ind e zistroé d'er guêr hoah güel grechénion, ha liès er re fal e hnm zizobéré ag ou fal deicheu.

P'en devoé en Tadeu Juistréd qnemérel unan-henac dré gaêr ha dré vil, hemb gouni nitra ar nehou, nezé ind er forhanné ag ou hollége gnet eun n'en devezé couciet er ré e oé glan.

Er Juistréd e oé tud rai zisquet eit n'ou deyezé quet gonyet penaus n'en dès nameit hnl lézen santel hag e helle canderhel mah-den ér mad hag er guellat ag en droug. Én ou hollege é oé laret hamdé en overen, é péhani é oé ret de bep-unan hum gavouet hag hum zerhel guet respet. D'er rieu ha d'er sul, e oé perpet ur predêg ar er güirionéeu ag er fé.

Piar Noury, glan él en èerh a pe zas de Huénêd, ne helle nameit gouni én ur scôl el-cé. Gnet ur galon hag ur speréd êl é ré, deit mad e oé guet é vistre ha guet é gansortéd; rac gouyet-mad, me leinour queih, en dud càrettan guet en ol e zou er ré e gâre muiban en Eutru Doué.

Ne houyér, guir-é, nitra a zivout comportemant

en entru Noury ėn é amzér a gollége; mæs pibue e hellebé hum virêt a gredein é oé nezé er péh m'en dé het gondé, un dén revé calon Doue? Haval guet-n-eign en er guélan é monnet, ardro chair-noz, de larèt é beden d'en ilis hag é tostat, devot él un Æl, en déïen gonil d'en daul santel.

Gont e ramb pand-mad reihoh é oé unan ag er rè abillan ag er hollége. Hellein e rér hoah guélet é convand el Léannézi a Vignein livreu en devoé gounieit én é rhétoriq. Ha n'hur behé qnet en testoni-zé ag é abiltæt, el livreu en dès groeit ean-memb e zisco sclær d'emb é oé ér pèn quetan ag é gansortèd. Sperèd en entru Noury e oé digueor meurbet, hag é galon e oé, drès peh-tra, tinér; ha nitra güiroh eid er péh en dès laret un dén hrudet bras: ag er galon, èl ag nr vamen, é ta er honzen él en œvreu caër.

---

## TRIVÉD CHAPISTRE.

*Choéget e mes-ean de Vélèg, eit ma tostou d'en Autær.*

P'en devezé carzet Piar Noury chom ér bed, ean en devehé, hemb arvar, cavet ėn-hou treu hag inourien; ean en devoé ol er péh e zon requis eit pligein d'er bed.

Tud en dès en hanȧnet en dès lausquet guet-n-emh er porteléd-men a nebou: Ihuél-oé ha dret; é zeulcgad dùquel e splanné él en tan, ha neoah é oent lan a zoustér; é fri e oé marcé un tamieg bras, él ma larér é oé hani un Escoh hrudet, Fénélon; é vleàu, dû ha stanq, e gouéhé rolet ar é ziscoai; é vouêh e oé quer spis ha quen douce él hani nn æstieg. Ne oé quet tu de schéh doh er hleuet é conze. Guir-é é oé quer caër er péh e laré èl é vouêh

hi-memb. Er studi poénius en doé groeit ér hollége en devoé crihueit ha pinhuiqueit er sperêd reih ha spis en devoé bet guet Doué.

Guihuo bras o oé ha bourrus ên é gonzeu ; mæs denstou ma hoarhé a galon vad, ne vonré quet ma vehé bet casset saffar, na ma vehé bet laret rai a vourdeu ; memb doh taul, ean e gonzé a dren sonn. Ean e gassé él en ihuern, un dra neoah cumun meurbet, er goal-gonzereah. Ean eu devehé scribnet, el sant Augustin, én é gambre-prêd : er rê e falle dehai rouguein buhé en nessan, gouyent n'en dé quet en daul-men aveit-hai.

Er bed eu deyehé groeit díguecr-caër d'un dên él hennèh. Mæs Noury ne venné quet rannein e galon étré Doné hag er bed. Gobér grat Doué, labourat eid é hloër ha salvedigueah en nessan, cheta ol er pêh e hoanté. Eit quement-cé é has d'er Seminer.

Nivér bras a dud ne bonyant quet reih-mad petra-é ur Seminér. El Ich-cé e zon, é gûirioné, ty en Eutru Doué. Azé, él én un deserh, pêl doh trous ha saffar er bed, en hum denne tud youaucq eid hum gousuitein guet Doné, eid er pedein de rein dehai hanaouet é ivoul santel. O men Doné, e larant-ind dehou, él Samuel, conzet, é ma amen hon servitour doh hou cheleu ; potra e falle d'eign-mé, nameit gobér er pêh e houlennet guet-n-eign. Azé é hrant quement él ma hellant eid hum zistagne a grên doh en doar, eit mouguein ên ou halon peh fal deiche, eit gober ag ou inean él un tabernacle caër é péhani Doué e gavou plijadur é tischen hag é chom.

En llis, en ur grouécin, er seminérieu, en dés vennet gobér sænt : rac red-é bout sant eit tostat

d'en treu santel. Maleur d'en hani hardéh erhoalh eit quemér en Urh a Vélég hemb er vertuyeu reqnis! ne vou enrus nac ér bed-men nag ér bed-aral. En treu santel e rinque bout étré deonrn er sænt.

En Ilis, eit laquat é stad vad en dud youaneq quênt ma vezent beléguet, en dès groeit hilleih a réglemanten caër meurbet.

A buemb ær de vitin é sauér; é pad na hantér-ær, é rér oræson; gpudé é clenér en overen; quênt er viren e bès examén a gousciance; mar-a-huéh én dé é hér d'er chapél; quênt er goein, é larér er chapelet hag é leinér, é pad un bantér-ær, ul livre benac a zavotion. Ne gonzér nameit ér recreation; ér gambre, é moanet hag é tonnet, ne sannér grik. Red-é, é gûirioné, bont calettoh eid en hoarn eit derhel én nn ty el-cé, é péhèd, hemb rein é galon de Zoné. Mæs n'en dé quet hemb quin ur seminér un ty a beden, un ty a studi-é ehué; azó é tisqnér per-bnéh mad lezen Doné. Rac n'en dé qnet erhoalh d'ur belég bout sant, red-é open ma vou disquet mad; ha, dré guement-cé, ol en amzér e chom arlerh en hani e dremeine é pedein, e laquér de zisquein ol er péb e zou requis d'ur bélég gout eit gobér erbat e zevér. Gûéh é ma er scritur santel-é e studiant; gûéh histoër en Ilis, gûéh el livre é péhani é cavér lézenneu Doue ha ré en Ilis.

Chetu er peh e hrér én ur seminér. Na caërret ur vuhé-é honnch! Er scól-ze e zou, é gûirione, ur scól a santeleah!

É amzér en entru Noury, é oé él bermen tri blal a seminer; mæs bermen er gloëregued ne chomant qnet é kér; én ty santel-zé-é é chomant perpet. Quênt er revolution, é vezé chomet abarh huéh mis ér pèn quetan, ha tri é raug bout belègnet; a hend-

aral é vezér é ty ur bonrhis benac, dén a lézen. Gout e ramb reih-mad penaus m'en dès en eutru Noury tenuet ur pourfit bras ag en amzér précius ag é seminér.

Haval guet-n-eign en er guélan é mounet, lan a joé, de larét de Zoué, éu ur guemér eu tousur : hui e vou me lod danné; guet-n-ob, ér bed-aral, eu em bou me lod danné. Touchaut goudé, eu er guélan boah; mæs perac é seblant-eau bout quer poéniet; laret-vebé é ma tost en dareu de saillein ag é zeulegad. Ah! qué, qué hemb eum erbet, dén youanq beniguet, n'en dé quet ré él ous-é e zeli creinein; quemér ar te hong yân Jesus-Chrouist, douce-é er yâu-zé; n'en dé quet ponnér er béh e laqne ar ha zîscoaî. Groa bardéb-mad er pas péhani ha laque eit birhuiquin ér mæz ag ur bed ne tal quet er boén de vout câret: ba galon té e zou groeit eit câreiu Doué, Doué hemb quin.

Anfin, ér blai 1767, ba quement él ma credan, de gortunleu sant Maheu, e tosta Noury d'en Escob péhani e sâu é zeourn eit gonleu ma tischennou er Spered-glan ar eu dén youancq-cé e vou en dé-cé belég. Laqueiu e rér étré é zeourn er halice hag un hosti hemb bout cousacret; ivleiu e rér é zeourn guet ivle sacret. Bermen e ma Béleg; bermen é vonéb e rei de Jésus-Chrouist dischen ar eu autær. Eurus mil guéh er boble de béhaui é vou casset Noury eit bugul!

---

## PUARVÉD CHAPISTRE.

*Poén e laquein é studial hou lézen, ô men Doué! ha m'hi goarnou én dondæt a me halon.* (Psalm.)

Bertin e rér ag en Escob e oé é Güénéd é gré en Eutrn Noury. É peb quis é oé unan ag en Escobéd vrassan ag er ranteleah. Bras-oé dré é santeleah, bras dré é abiltæt, bras ehué dré ma oé ihuél meurbet, tost en doé de huéh troétéd. Mar-a-huéh é oé bet queniguet dehou escobtyen pinbuiqueoh eit hani Güénéd, mæs biscoab ne vennaa troquein é briéd peur, él m'el laré, doh nnan madek.

Un dén él en eutru Bertin ne oé quet bet pêl é banâouet petra e dallé en entru Noury, bag én ul laquat étré é zeourn é liér a guré a Blérin, ean e laras dehou é credé en en devehé bet é bèr er blijadur de rein dehou ul liér a berson. Me venne, em'ean, ma tehet d'er *honcours* quentéh él m'hou pon en ouaid requis eit quement-cé.

Eit comprenein petra e venne larét er gnir gallec *concours*, é ma ret gout penaus quênt er revolution é oé güéh bien er Pab, güéh bieu en Escob banhuein er Bersonnéd. Bout e oé misien er Pab ha misieu en Escob. Dob ma varhué er Bersonnéd ér mi-men pé ér réhont, é oé d'er Pab pé d'en Escob laquat ur person e léh en hani tremeinet. En Escob e laqué en bani e garé; eid en dont parrœsieu er Pab, é oé ret ou gonni. Eit quement-cé er vélean e garé e zé de Huénéd, hag en hani e rescondé güel a zivont er péh e houleuner guet-hou en devoé er barræs.

En entru Noury ne ehome quet é borb Plérin, bout e oé un ty eid er buré étal ur chapel-brediah,

ha larein e rér hoah hinihue en dé : amen-é en en dès en eutru Noury gouniet parræs Bignein. Nitra caérroh eid er vnhé e hélias en entru Noury a houdé é amzér a guré bet é zé dehuéhan.

É deu léh é tremeiné ol é amzér, én ilis hag én é gambre. Qnentéh él m'en doé laret é overen, covesseit ha groeit, én ur gnir, er péh e houlenné é garg santel, ean hnm denné d'é dy, hag hum laqué de studial. Dré ma oé qnen arboelus ag é amzér-é é tisquas quement a dreu, ha, drès peb-tra, é tas de vout qnen abil él lézen a grechéneah.

Sant Jerôme e scrihué er gnirieu-men da Nepotian, béleg youancq, péhani e houlenné avis guet-hou-dihoallet, cm'ean, a vont unan ag en dud quen di-vourrus péré ne arsàuant jamæs a gonze ; ne hou-yant er mnihan ag en amzér petra e larant ; mæs disquet perhnéh mad el lézen, ha beah abil é mystérieu hon Toné. Hag un nebedicg goude, ean e lare floah d'er memh : leinet liès er scritur santel, pé quéntoh hou péet dalbéh én hou teourn el livre santel - zé.

Nc honyan quet hag ean en deé en eutru Noury, leinet er honzeu-men a sant Jerôme ; mæs gouyein e ran rch mad penaus, é pad é vuhé, é hélias avis en doctor santel-zé.

Rac ma honyé é ancoéhamh hean mad er péh hun nès disquet guéllan, ha penaus er vélean youancq, memh er ré abillan, en dès hoah hilleih a dren de zisquein, en eutru Noury e ranné é amzér a studi é den lod : dihue ær bamdé e oé eid en théologi, e amzér a hèud-aral e oé rah eid er scritur santel. Deustou ma cavé paud mad a hlijadur é leinein en histoérieu hag el livren ag er bed, ne zaccoré dehai nameit ur momaudicg goudé er prèd, pé en bantér-

ær e bassé de chair-noz ér parquen étal er chapél. Er scritur-santel e vezé bet guêlet casi dalhêh étré é zeourn; ne hellé quet hum zisparti doh el livre santel-zé. Liès é arribué gnet-hou er péh e arrihué guet sant Jerôme: er housquéd e hré d'é bén coueh ar el livre-zé, hag el livre-zé oé en dra quetan e gavé é zeourn a pe zihuné; ehué é hredégueu hag ol é ziscourieu ne oent pedostik nameit guiricu tennet ag er scritur.

Den enta ne zeli hout sonéhet ma tas é hèr de vout ur predégour caër. É voueh crihue, deustou ma oé donce, e yé dôn ér galon. En darcu e sàué a galon er ré er cheleué d'ou deulegad, hag e gouêhé ag ou deulegad ar on dihue vouguen. Sant Jerôme e lare é ma honnéh er mélation gùellan e febé bout groeit d'ur predégour.

Gùir-é ehué penaus ne oé quet difforh erhet étré e gonzeu hag é vuhé, hag en devout e ré dirac é zeulegad en avis-men a sant Jerôme: béet ha vuhé revé ha gonzeu, gnet eun ne chongehé unan-henae a pe hredégueì én Iliś: Perae ne hrés-té er péh e lares.

Dihue barræs vras, Baud ha Bignein, e gollas ou fersonnéd ér blai 1770; un tolp hêlean e zas de Huénéd eid ou gouni ér *honcours*.

Hemb arvar, ne oé hanni én ou mesq youanceoh, na memb quer youancq él en eutru Noury. A boén en en devoé seih vlai ar-n-uiguénd. Er ré n'en hanauent quet en devezé laret, doh er guêlet é monnet de houreine doh tud en devoé bleâu guen: hà collet en dès er heih den-zé é bèn? Hâ credein e ra-ean en en devou muyoh a furnés hag a abiltæt eit tud béléguet a houdé dêc, puemzêc ha uiguénd vlai? Mæs er ré en hanaué e gonzé én ur guis aral: youancq-é henneh, guir-é, mæs fur-é a vremen él

un dén conh, ha mar-a-huéh é ma bet scuéh é zeulegad é leinein.

En dé quetan ag er *honcours* é ma bet goulennet guet-hai on avis ar un affær a, gouscience : en hani en dès rescondet güellan é rér a nehou Piar Noury.

Eu eil dé é houlenner guet-hai ur predég ar er guirieu-men ag er *Bater*: n'hul lausquet quet de goueh én tantation. Mar-a-unan en dès laret treu caër ; mæs en hani en des groeit er predég caërran e rér a nehou Piar Noury.

En eutru Noury e zeu bet enta er mæstre ; hag unan ag er re e oé eid examinein ou labour e laras dehou é gallec : *M. l'abbé Noury, vous nous avez donné une homélie bien* nourrie ; de larèd-é : eutru Noury, er predég e hoès groeit e oé màguet mad. Noury, é gallec, e vonne larèt *màguet.*

Ean e hellé quemér en hani en devezé carzet ag er parræsieu : Bignein-é e gueméras.



## MISSIONNEU ER RANTELEAH A CHINE.

*Lizer en eutru* Huc, *Missionnèr apostoliq, d'en eutru* Marcou, *Supérior er Seminèr-bihan a Doulous.*

Kien-Tchang-Fou, 2 Ibbril 1841.

Me heih Ami,

É gùirioné, gueu e rehen é ancoéhat penaus er hed-men n'en de meit ur perhindéd; rac chetu-mé hoah én hênt, hag er voyage nehué-men e vou d'er bihannan quen hir ha qhen diæz él en hani a Vacao. Davaiet-on bet dré me Supériorèd eit gobér volante Doue ér vro a Bekin. El-ee me grédo guet fiance penaus en hani en dès m'en goarnet ar houlenneu er mor, em goarnou hoah ar er stærien hag benteu ag er ranteleah a Chine. Liès deja en e mès trugairequeit en Eutru Doué eid é vadeleah ém hever. Me implé en amzer e chone guet-n-eign eit conze d'oh ag en hent e hran. Pligeet guet-n-oh rein a men doairieu d'em hèrent; me scrihuou dehai quenteh él ma vein arrihue ér vro a behani e en carguet.

Er ré e zehe m'ambrugue beta Si-Ouan, kér ag en Tartari, e oé arrihue é Macao a houde open ur mis, hag ol é oemh poéniet bras eit cavouet en tu de monnet bemb drong ér ranteleah a Chine. Er brézet étré er vro a Chine ha bro Sauz e laqué en henteu de vout dangerus; ha neoah, él ma oe ur

folleah bout én gorto ag un amzèr gùel ha surroh, ni hum daulas ètre divreh en Eutru Doué. Er vague péhani e yé a Vacao de Ganton, e oé bet choeget eit me hasse d'er vro-cé. Unan a me zud en doé deja guélet er vague, ha grateit e oé bet dehou ur gambre eit puar a dud, aveit men neu ambrugour, ur hloërec ag er vro, péhani e mès lausquet è Kian-Si, è ty en eutru Rameaux, hag anfin eid hou qneih ami.

Ardro hueh ær de noz é oen bet campennet ha gnsqnet él en dud a Chine. Ol mem bleàn o oé bet touzet, meit ur bouchad e oé bet lansquet ar lein me fèn. Reit-oé bet d'eign ur berruquen péhani, arlerh bout bet nahennet, e zischennè beta men dihue-vorred. Me hihue, él ma honyet, péhani e zou dù erboalh, e zou hoah deit de vont dùoh dré ul hhuage milèn e zou bet laqneit ar men divouguen. Me malhnenneu e oé bet trohet, revé custum er vro; mem barhne, em boé lausqnet do gresqueïn idan me fri, e guhè en hirdæt a nehon, hag e ré de gredein ne oen qnet ag en Europ; anfin er gusquemant a Chine em boé quemèret e hras a han-an un dèn nehnè. Un dèn yonancq a Lama-Mongol, pehani e zon distroeit a nehnè d'er fé, e ras d'eign ur sai hir guet un tam a husquemant en eutru Perboire, laqneit d'or marhne arlanné é province Hou-Pé. Er gusquemant-cé e oé goleit a oaid, ha quement-cé e zelié bout avcid-on ur chance vad. A pe zigouéhas en noz, m'hum laqnas én hent guet ur bimp vras ha hir, en doé reit d'eign en eutru Retord, viquel apostoliq ag en Tong-King. Me drézas, campennet él-ce, er ruien a Vacao, hag a dra-sur, er Chinoéëd o mes cavet, n'ou dès quet memb chongct e oen ag en Europ.

Qnentèh él ma oemb arrihue étal er vague, ni e

grappas ar nehi queti-quetan. Er gouilien e oé deja displéguet. Quént dischen ér hampreu, me sellas a ziar er pond eit güélet pihue e zeliemb hur bout eit cansortèd én hènt; gouyet pèh ur soué aveid on güélet é creis er vague un den-nignèndad a Chinoëèd péré e oé sterdet en eil doh éguilé èl un toip sardinèd, hag e gousqué inou é creis en tihoeldæt ag er moguet betum. Ne oé quet hanad erbet ér vague ag er gambre e oé bet grateit d'emb. Chetu quentèh mamhruguerion én trous hag én hohi guet er habitèn. Èl ma tongen n'ou devehé quet er fin hum gleuet, hag él n'hum vourren quet ag en toul ihuern-zé, me saillas, quentèh ér mæz ag er vague; me zud e zas éhué quént-pèl d'em havouet; ne oé éhué aveit-hai calz a dra a vad d'hortoz ar er fal vaguicg-zé.

Mæs hremen, petra gobér? Groeit hur boé a neze rai a hènt eit retorn ar hur paseu. Ni hum hloëstras a nehué de vadeleah en Eutru Doué guet er fiance ferm penans é houniér é laquat étré é zeourn e vaden hag é vuhé. Ni e yas enta de gavouet er hetan bagoe hur boè bet güélet; mæs er habitèu hag er vartelodèd e oé consquet. Unan a me zud ou dihunas hag e houlennas guet-hai casse aben puar a dud d'er guér a Canton. Er mæstre e houlennas quentèh péguement en devezé gouniet; er marhad e hum hras é hèr-amzér. A boèn é oemb ér vague, er vartelodèd e laquas de honil, ha duraut ma larent ou sonnen, mé me gousqué gronnet én ul lincel e oé bet reit d'eign.

Ahuël vad e rè, hag hur bague e neigé ar en deur trema Canton idan goarnation en Eutru Doué. En noz e oé bet curns; mæs en dé arlerh ni e remerquas penaus, durant ma oemb cousquet,

en en devné er varteloded clasquet gout perae n'hur boé qnet hnm cherviget ag er vague quetan, péhani e zelé arribue én hur raug é Canton, hag e hré d'emb guel marhad; open ind e huélé é oen ur voyagour péhani e glasqué perpet el lehien tihoellan. Ol quement-cé e re dehai me spicin guel, ha deja é larent é oen ag en Europ; lod a nehai e zé liès de sellet me face; mæs, trugairé Doue, me gouze guet me zud conz er mandarinèd ha quement-cé e re dehai un tamieg fiance. Mæs er goahan e oé gout penaus en en devezé bet me recueut er mæstre ag er guér a Ganton.

Ardro puemb ær de noz, me halou o'hum laquas de zassonnein guet mui a nerh. Arrihue e oemb én un inisen tost d'er guér a Ganton. Er mandarinèd ag en inisen-zé e zelié furgeal ol hun treu. Deja é oé bet ugnet d'emb ag er hastel eit gober d'emb arreste hur bague. Sentus doh gourhemen er mandarin, ni e hortas ma vehé bet deit bet omb; mæs, dre græce Doué, lansquet-oemb bet de héli hun hént bemb bout bet furget na spiet. A pe oemb arrihue é Canton, é oé deja dehuêhat-mad; er rangen ag er porh e oé taulet hag hanni n'ellé monnet pélloh: red e oé bet enta gortoz en dé eit mounet é kêr. Quentêh èl m'hur boé spurmantet er splandér, er rangen e oé bet sàuet; nezè ni e antréas é Cantou, er ranteleah a Chine, chairret doh ol en Européennèd idan boèn a varhue.

Er vague hur hassas bet en doreu ag er guér: aze, arlerh en dout doaret ar dro déc ær de vitin, ni e laras quenavou d'er varteloded ag en aquipage. Mæs en dra poéniussan e oé cavouet en tu de monnet de dy ur hrechen tad unan ag hur hloèregued, rac ni hur boé de drézein ur loden vras ag er guér. Arlerh

em bont pedet en Eutru Doué d'em goarantein, me hum laquas én hènt; ha m'hou pède d'em bredein, mé hum rolté d'er güellan él ur güir Chinois. Ehué, durand en hént, hanni ne gavas nitra de larét a ziarben men guis él-cé campennet. M'amhrugour e gavas er fin en ty arlerh péhani é hirvonden, ha m'en hélias inou guet hast ha guet gred.

Bras e oé bet soueh er gueñ tud ag en ty-zé a p'ou doé m'en güelet, rac ne chongent quet én-amh. En tad, dén mad, mæs un nebedicg eunus, n'hellé quet hum barrat a greinein; ean e grede, doh m'en güelet, é oé arrihue fin er bed. Ean em hemeras ha quentéh en chairras én ur gamhricg, én ur rein d'eign er hourhemen de gousquet ponnér, mæs hemh dirohein.

Durant ma oen credet cousquet él-cé, me zud e yas de glasque ur vague, d'hober ol en aprestemanteu aveid héli hun hènt. Ol en droyen ou doé bet d'hobér e ras dehai colle hilleih a amzér; hag él-cé ret-oé bet d'eign tremeine en noz ér prison tiboel-ze.

En trenoz, ind e zas de larét d'eign en on devoé cavet ur vague mad ha sur; mæs eid arrihue bet-hi, é oé ret trézein kér ag ur pèn d'en aral; rac-cé é credent jaugeaploh gortoz en tiboeldæt ag en noz aveid hum laquat én hènt, er peh ne hligé quet calz d'er mæstr ag en ty. Neoah, a balamort de Zoué, ean e vennas hoah hur goarne durand en dé. Ean-e zé guéhavé d'em güelet hag e zegassé d'eign tan eit gobér me hornad betum, ha quel liès güéh ma té, eañ e laré d'eign guet anquin ha sconl: « Tad, ne veoh quet spontet, ne hoes nitra de » zougein. » N'ancoéhein biscoah, dirac en Eutru Doné, en dud vad-cé, péré en dès bet quement a sourci a hanan.

De seih ær de noz, ni hum laqnas én hént eit monnet d'er vague e zelié hur hasse bet Kian-Si. Ur heih pautre chinois, crapet ar zivar forh tinér, e guérhé én hur raug, hag e ziscoé d'emb en hént. Er gnér a Ganton, revé er péh e mès güélet, én ur dremeine, en dès seblantet d'eign ur guér é péhani e vehé forh-ræz lemel er hong a ziar en discoai. Er ruien e zou stréh ha lous, ha goleit ag ur boble tud.

Arlerh hur bout poéniet erhoalh, ni e arrihuas anfin, guet er vague ar bébani en hur boé tremeinet en noz, é creis un trous hag ur saffar blaouahus. A bep tu d'emb ne oé meit bagueu é péré ne oé güèrbet nameit fréh, pisquéd, riz ba peb sort tren aral.

En dé arlerh, de vitin mad, ni e laqnas de houil, guet ur galon lan a joé hag a blijadur. Hur bague e bligé d'emb, hag hur martelodéd e oé tri dén youanc péré ne ziscoent quet bout quer fur na queu aviset. A dra-sur, e laremb-ni, er ré-zé ne chongeint quet é omb Européened.

Deu zé arlerh, unan a nehai e laras, guet ur min-boarh, d'unan a me zud : « cheto bague er » valtoterion péré e za de spiein hun bani; hum » aviset mad, rac ni e bonér en e hoès guet-n-ob » un Européen. » É güirioné, er valtoterion e arrihuas quentéh én hur bague; mæs, él ne gavant nitra dihnennet, ind e retornas hemb larét nitra d'emb. Er vartelodéd e laras d'eign nezé penaus en ou doé me hanäuet aben eid un dén a Europ; rac ne oé quet hoah huéh vlai en on doé casset un aral, hag ou zad, quênt merhuel, en doé lies laret dehai bout perpet mad én h'ir hevér; rac-cé é hellemb laquat ol bur fiance en-hai.

El-eé er pêh e zelé rein d'eign dougeance e gresquas me hardèhtæt, rac puar goarnour open e guemèré soign a han-an. Ehué, èn ur dremeine el lèhieu cuhettau, me hré goah ag en diaul, èn ur gannein conzeu er Roné-profæt, pèhani ean-memh e hre goah a limageu er faus douéèd, labour groeit drè zeourn mab-dèn.

Arlerh hur bout chomet deuzèc dé ar er retiér a Ganton, ar bèhani ne mès guèlet nitra curius meit merchen a superstition, ni e arrihuas ér fin é Kian-Si. Diæz-vehé d'eign larét d'oh guet pèh doustér en èn dès dassonnet me halon a pe mès laquet troèd ar zoar er vro-cé. Haval-oen doh un dèn forbannet a houdé guerço, ha pèhani e huèle é guetan bro. Arlerh em bout cousquet èn un hostaleri, en trenoz, m'hum daulas guet joé étré divréh en eutru Peschaud, unan ag hur missionnerion em boé hanàuet é Paris, Bout-oé tair snhun, dé eit dé, en em boé quitteit [Macao. Er grechénion a ziar-en-dro en doe gouyet quent pèl é oé arrihue én ur mesq tud ag en Europ; ind e zas d'em saludein, èn ul larét d'eign, revé custum en dud ag er hreisté : Doué hou coarnon.

Me mès tremeinet er sul e mesq er grechénion-zé, hag offret er Sacrefice adorable ag en overen èn ur chapélicg peur a vaden en doar, mæs pinbuicq a vertuyeu hag a bedenneu er grechénion nehué-zé, péré e ganné dnrand en overen. Gùr-é, er han n'en de quet quer hràu él en hani ag en ilisieu ag en Europ; neoah ean e ra d'er galon tanhouat ur vad hag nn doustér hemh par. Er grechénion èn dès er gustum de zonnet d'en ilis aveit larèt é cumun er beden de vitin ha de noz; hum dolpein e rèr hoah én achimant ag en dé aveit cannein er rosær : m'el lare d'oh guet gùirioné, me heih Victor, me mès tremeinet èn ou mesq mar-a-vomand caër hag eurus.

El lun vitin, arlerh em bont laret en overen, m'hum aprestas de hèli me hént. Er grechénion e zas de larèt quenavou d'eign. Ér missionnen, é larér quenavou én ur fæçon, péhani e zongne hras d'inourein Doué. Hum dolpein e rér én ur chapèl, hag arlerh en dout leinet assamble er beden, er Bélég e ra en *Asperges* d'er bohle. Nezé er fidèled e za a vandennicgueu de saludein en tad missionnér, revé er gustum a Chine. Ér fin, arlerh en dout reit é vénédiction d'er bohle, ha goulennet eit-hai græce ha goarnation en Eutru Doué, er missionnér hum zisparti doh e gueih vugalé.

Arlerh puemb dé ha tregond, me mès doaret, yah ha joéius, é Kien-Tchang-Fon, a hèh lèh é tavaian d'oh el liér-men. Quenavou, me heih ami, pligéet guet-n-oh conze a han-an d'en Eutru Supérior ha de m'amiéd a Doulous; n'ou hanhnant quet d'oh, rac hui on hanau ol.

HUC, *missionnér apostoliq.*

## MISSIONNEU EN INDE.

### MISSION MADURÉ.

*Lod ag ul liér scrihuet dré en Tad Jojeb* Bertrand, *Supérior à Vission Maduré, d'un Tad aral a Gompagnoneah er Juistréd.*

Trichinopoly, en 20 a vis Æst 1841.

Tad queih,

Istroh eid ur huéh en e hoès cleuet conze ag en Indiéuèd, hag hanàuet e hoès el lod muihan ag er bustumen e zou én on mesq; neoah, ne houyet quet, emé-bui, é peh fæçon e pedant Doné, na péré-é en devotioneu e hlige guellan dehai. Èl ma houyau é caret vad dehai, é han de gonze d'oh a guement-ce himhue.

Hui e hanàu péguement a velconi eu dès er vissionnerion ér Maduré; hui e houleunou guet-n-eigu marcé penaus é hellamb donnet de bén ag hun ol labourien, penaus-benac ma omh hibau secour. É gùrioné, hur goalh a boén hun nès; rac, open m'en dé ret d'emb disquein poéud-ha-poéud hur religion santel d'er grechénion nehué, ni hun nes hoah de feabeiu en huguenaudèd hag er bayannèd péré e glasque, a guement ma hellaut, lemel guet-n-emh er ré hun nès gouniet d'er fé. Mæs, trugairé Doué, hun tud

e zou soun ên ou hreden, ha ne cheleuant quet calz doh-t-hai. A pe déh quet d'emb monnet d'ou havouet, ind e guemér patiantæt, pé e za indmemb devad omb Ne zougeaut quet nchai gobér huéh leàu hag open cit dounet de gavouet ur bélég, acelfin goulen guet-hou secourieu spirituel. Ol er grechèuion e zeli donnet d'eu overen peb sul, a pe n'eu dint quet open tair leàu doh-t-hi; paud mad e za memb a bedair hag a huemb leàu. A p'hum gave gouilieu bras ha prébécionen, é tant a vaudeuneu, a zéc, puembzéc ha uiguénd leàu.

Ne zougeaut quet er boéu e goust debai uu bènt quen hir; er vugalégneu vihau e vé douguet étré divréh ou mam, pé én ul lincél clommet ag er puar horn ha douguet guet deu zen ar un tam mad a goéd; hag a pe arsàuant eit discuéh, el lincél-zé e vé laqueit é pign doh ur barre coéd benac. Er vugalé a dri, puar, puemb ha huéh vlai e ride arlerh er vam én béli er vrob hag en dantér, pé e ziscuéh, a fourche, ar ziscoai en tad, croguet-mad ér bouchad bleàu e vé ar lein ou fén; er vredér couban e zougue er riz hag en treu a béré e vé dobér eid aleigein er bouid. Un dra feintus-é on güélet éu ur voyage er sort-zé.

Er ré clan ind-memb e vé douguet liès pél-mad doh ou zyér eit receu er sacremant a Nouen. Chonge e més hoab ag ur heih den mahaignet péhani e oé bet él-cé degasset a bél-bras de govessat; téhein e ras d'eign just cheleuet é govézion; mas ret mad oé bet d'eign quenteb monnet a hast d'nl léh aral, ha n'em boé quet bet amzer de rein dehon er sacremant ag en Autær e boulenne neoah guet un birreah gredus, él eid er huéh dehuehan. Un dé benac arlerh, él ma oeu open tair leàu doh inou, me huélas meu dén é arribue, douguet ar ur gravah;

can e zas d'en overen, e receuas er gommunion guet ur garanté herhuidant, hag e yaa nezé d'er guer én ul larét : « Bremen, mé ne mès mui nitra de glasq ar en doar, hermen me varhuou conlant. » A pe arrihue en termén dehnéhan ag ou hubé, nezé é huélamb-ni splan én hun Indiénéd er huirioné ag er péh e laré hur Salvér : *Eurus en dud peur a volanté vad.* Quittat e rant en doar hemb anquin, rac en doar n'en dès quet calz a hijadur aveit-hai, ha forh æz-é d'emb ou accustum doh er chonge ag er marhue, é spécial a houde ma honyant é hès ur vuhé aral güel aveit honnen : ehné, n'hun nès quet ni dobér a glasq cam-droieu eit larèt dehai é ma arrihue on ær deluéhan hag é hant dirac Doné eit bout juget, ne vent quet spontet é cleuet quementcé. En déieu-men tremeinet, é oen é rein er sacrmanteu dehnéhan d'ur benrrès qneih voès ; er hatechimonr e oé guet-n-eign e laras dehi él berpet : « bermen é ma ret hum zerhel attàu prest de ver- » huel. — Oh ya ! emé-hi. — Hà hui e güittei a galon » vad er vuhé-men hag ol en tren ag er hed ? — Bah ! » petra-e er bed-men eid on-mé? n'en d'on quet é » poén ag é vadeu. ! »

Ne gonzein quet d'oh amen a ol er pedenneu e laramb én hun officeu pé a p'hum zastumamb én ul lod ; rai a amzér e rinquehen eit qnement-cé : me laron d'oh hemh quin en hun nès groeit er pedenneu-zé revé custum er vro, hag é tegassant ol chonge ag er guirionéeu requissan ag er fé. En darn-muihan a nehai e zou divisieu, rac er bohle e zalh æssoh chonge a nehai hag e cheleu güel doh-t-hai. Chetu amen unan a nehai (er heden de noz). Er hélég pé er hatechimour e lare quetan : « O men Doné, me Salvér, hui e hoès me hrouéet ha men groeit

a nitra ! — Hag er bohle e rescond quentéh : « Gloër ha mêlodi doh-hui, ¡Salvér er hed ! » — Er mæstre e lare arré : « Er pêhed en doè groeit a han-an ur hroaidur d'en diaul; mé ne hellen qnet a han-an me unan gober satisfaction d'hou justice; hui e hoès hum hroeit dén, ha dré hon passion hag hou marhue, hui e hoès paiet men delé em léh.. — Gloër, mélodi doh-hui, Salvér er hed ! — Dre er sacremant a yadient, hui e hoès me laqueit de vont lodèc én hou ç'ol méliteu. — Gloër, mélodi doh-hui, Salvér er bed. — Péhet e mès gondé mem hadient, ha dré er sacremant a Bénigen hui e hoès golhet me inean a gouciadur er péhed ; é léh me zurel én ihuern aben arlerh me fêhêd, hui e hoès me laqueit én dro ar hênt er baraouis. — Gloër, mélodi doh-hui, Salvér er bed. — Hinihue én dé memb, e on bet hoah goleit ag hou madeleahen. — Gloër, mélodi doh-hui, ô me Salvér ! — Reit d'eign er græce d'hanaouet me féheden ha d'em hout glahar a nehai.... » Amen é hrér en examen a gonsciance.

Estroh eid er pedenneu-zé hag hilleih aral, e houi peh crechén; hont-zou'amen, el gnet-n-oh hui-memb, moyandeu aral d'inourein ha de chervige Doué, ha quasi ol er grechénion catholiq ou laqua én implé, deuston ma lausquér peb-unan d'hobér é chonge ar guement-cé. Paud-mad a nehai e yun peh sadorn, de laréd-é, ne hrant meit ur pred en dé-cé, ha hoah ardro rah-hiaul. Nag a hueh, ém zroien, en e més-mé cleuet er hansort e vezé é terhel mad d'eign é rescond d'er ré e hoolenné guet-hou mar boé daihret é leign : « petra, ne houyet-hui é ma er sadorn-é hinihue ? » Ha neoah er heih dén-men en doé me hêhet ag er mitin gnet ur héh ponnér ar é bèn; hum lahein a ré casimant eit me secour de hounit.

ineaneu de Jésus-Chrouist! Bout-zou hilleih a gantonieu é péré el lod-mnihan ag en dud e yune él-cé peb sadorn, ha pand-mad ag el labourision-doar indmemh er groa; er ré en dès un tamicg ezemant, e zou gûel guet-hai colle un hantér dehuéh labour, quéntoh aveit torrein ou yun é taibrein quênt cuhiaul.

Liès a huéh, ér gadoair a bénigen, é on het sonéhet é cleuet er pénigenneu e hrant, ha cresquein e ra me haranté é quevér en Entra Doué e huëlet ou hani: él-cé mar da d'eign rein de unan-benac eit pénigen ur yun peb sadorn, e rescondér d'eign quentêt: « me zad, guerço é yunan peb sadorn. » — Hama, chetu pénigen erhoalh, e laran-mé nezé; mæs liessan ne vér quet coutant, ha goulen e rér hoah un aral. Mar laran yunein d'er merhèr pé d'er guinér, liès mad é cavan é yunant hoah en déieu-zé. N'en dès quet hoah guerço en em hoé arré reit ur bénigen er sort-zé; er voès e govessen e ziscoé bout poéniet. — « Petra e hoès-hui? emé-mé dehi. — Me zad, e laras-hi d'eign, a houdé tri blai-zou ne zaibran meit ur huéh én dé; penaus é rein-mé er bénigen e hoès reit d'eign?.... » M'el lare d'oh hoah ur huéh, sclirieu er sort-zé e huéler atanq é mesq er grechénion a zré-men. Pedet aveit-hai, tad a garanté; goulennet ma padou perpet én on mesq ur fé quer hihue ha quer gredus; pedet ehué eid en hani e zon attàu hou servitour lan a respet.

BERTRAND, *S. J.*

## MISSIONNEU EN TONG-KING.

*Liër en Eutru* JEANTET, *Missionnèr apostoliq, d'en Eutru* GIRON, *Viquel general a Escobty Sant-Claud.*

En drizecved dé a imbril 1840.

EUTRU,

Quel liès gûêh èl ma receuehet ul liër ag en Tong-King, beah én gorto é leinehet histoër ur martyr uehué henac. Scuéhein e rehet marcé é elenêt berpet nebuêtédeu quen trist; mæs red-é larét en treu èl mé mant, hag attàu ur missionnèr ne scûêh quet é conza ag er pêh a garehé gûêlet é arrihue guet-hou eanmemh.

Hinihue en e mès de gonze d'oh a Biar Thi hag a Andren Lac, ou deu laqueit d'er marhue eid er fê a grechéneah ér guêr a Ké-Cho.

Piar Thi e oé gannet ér blai 1763, é Ké-So, én ur hornad doar hanhuet Ha-Noi; é guérent é oé peur, ha neoah, deuston d'ou feurañté, ind ou dès groeit deu vêlêg. Piar, er houhan a nebai, e yas d'en ouaid a ninéc vlai de gollége er grechénion hanhuet *Ty en Eutru Doué*. Goudé en devont groeit inou é studi, é oé het laqueit de vout catechimour ér hlai 1796; ean e ziscoas, ér garg santel-zé, qnement a intampi, a gourage hag a abiltæt, ma credas é supériorèd é oé galhuet eit hout hélêg; rae-cé, goudé ou devont ean disquet hag ansaignet mad, ind er sâuas d'en urheu sacret ér hlai 1806. Ér pèn quetan ag é vichér nehue, é oé het laqueit de vout person é parræs Song-Chay: hugul carantéus ha sourciable, can e hoarnas mad é bohle, hag e vélæstras é barræs guet doustèr hag abil-

tæt é pad hnéh vlai ar-n-uignénd ma oé bet én hi; hag arlerh, ér blai 1832, é oé bet choéget eit bout é pèn canton Ké-Song, ér vro a Huyen-Binh-Luc. Inou en e mès ean guèlet eid er huèh quetan, ér blai 1835. Ma gavas én hou ur garanté intampius é quevér en Eutru Doué hag é quevér en nessan, ur fidelдæt hemb par eid hèli ordrénanceu er mission ha gobér en devérieu ag é garg, nu douster vras, ha marcé rai a goartis, mæs neoah ur sperèd soun ha lan a furnès. Deit mad e oé guet en ol. Rah en dud ag é ganton, quer-clous èl er ré ag é dy, en doé cit hou ur garanté tinér hag er respet brassan. En Eutru Escob Havard* ean-memb, péhani e hanàué quer founable peb-unan ag é vêlean, e oé lan a istim eid heuneu, ha chonge e mès hoah, é laré un dé en Escob inourable-zédirac on, guet joé hag ansouéh : « Santellet ur bélég-é en Eutru P. Thi. a

Andreu Lac, gueuedicg a brovince Bac-Ninh, e oé chué sàuet a guérent peur ha payanuéd. É dud e zas de chome d'er guér royal Ké-Cho, guéharal kér-vam ag en Tong-King. Ur hatechimour a vission er guer-zé e gueméras un dé en dén youanoq-men, én ouald a zeuzec vlai, hag er hassas de gavouet en Eutru Le Roy, bélég carguet nezé a gonvaud Kè-Vinh. Er bélég santel-men, goudé en devout-ean disquet hag instruget mad, e corv deu pé tri blai, e ras dchou er sacremant a Vadient, hag el laquas arlerh étré dcourn ur bélég ag er vro eit m'an devehé disquet leinein livreu er Chine, ha disqueiu c ré founable. D'en ouald a nandec vlai é commanças disqueiu el latin, ha de huar blai ar-n-uigénd é oé bet laqueit de vout catechimour. Dec vlai é oé bet ér vichér-zé diæz ha poénius, ha nezé en Entru Eyot** el laquas ar er scôl a vélég. Ur huéh ma

* Sàuet a escobty Rnan (doar).

** Sàuet a Sant-Padern Ghénéd.

oé aclühne é studi, en Eutru Escob de Gortyne e ras debon en urheu sacret a soudiacre hag a ziacre, ér blai 1822, hag er sàuas d'en urh a vélèg-é mis merb ag er blai arlerh.

Quentèh él ma oé bet bélèguet, é oe bet casset, guèh-t'er-buéh, de rein dorn d'er bersonnèd ag er vro en devezé bet dobér a nebon. Casset e oé bet ehué d'en eutru Duyet, bélèg maleurus, pébani er blai 1838, en devoé disinouret e garactér ha groeit billeih a anquin d'Ilis Jesus-Chrouist dré er scandal en doé reit é troein cain d'er fé a grecbénéah. Me helle larèt d'oh hinibue, guetjoé ha contantemant, é ma distroeit en eutru queib-cé én dro dob lézen Jesus-Chrouist, é hra pénigen ag é béhèd, hag en dès groeit amand inourable én é barræs dirac ur missionoér hag ol en dud ag é vro dastumet én ul lod eit quement-cé.

Andreu Lac e oé a boudé seih vlai person é parræs Ké-Dam, a pe zas dehon bout arrestet, ér blai mil eih cand puemb-ha-tregond, dré éneberion er fé ha taulet é prisonniéu er pbu (er prefæt), a béré ne vezé jamæs deit ér mæz, meit aveit monnet d'er marhue, quenavé unan ag ar ré pinhuiquan ag er grechénion péhani e ras paud mad ag é zanné eit torrein é rangennen. D'en termein-zé é hras er ebonge de ebangein a banbue : *Dung* e vezé grocit a nebou a ziaguènt; mæs a nezé é vennas bout galhuet Lae; rae, él ma oé bet conzet a nehou d'er roué ba laret é oé bélèg, ean e zougé ne vezé bet laqueit inclasq ar en dén mad ha courajus en devoé en tennet a brison.

Er bélèg santel-men e oé é liberté a houdé un berradicg amzér a pe zas ebonge dehon, en decvèd dé a galan-gonyan, de monnet de gavonet en eutru

respettable P. Thi de Ké-Song, eit covessat guet-hou. En neu ami hras-men n'ou doé quet hum huëlet a boudé güerço; bourrein e rent én ul lod. Neoah Andreu Lac hum apresté eit monnet d'er guér en dé-cé; mæs n'hellas quet hum zizobér doh é ami couh bag inourable, péhani e houlenné guet-hou er gonsolation de hortoz en trenoz. Ean e chomas enta de dremein en noz guet-hou, noz rai ver eid er péh ou doé de laret! Nag a blijadur ou doé é larèt ou foéniéu en eil d'éguilé! Nag a huéh, dré ou devisen santel, é assaiént cribuat ou nerh hag ou hourage eit bout sonn én dangerieu a béré e oent gronnet hamde! Nag a huéh en ou doé sàuet ar un dro ou divréh trema en nean eit goulenne er peah eid ou hugalé ér fé, en dranquilhte eid ou hro! Allas! n'eu dés quet téhet dehai tanbouat er gonsolation e houlennent!

Eu dé arlerh, uinecvéd dé a galan-guuyau, ardro creis-dé, e arribuas er mair ag er harrærs, ha guet-hou tri dén, tameu mad a goéd én ou deourn: « Pihue oh-hui? emé-ean d'en eutru Lac e gavas er hetan; hui e zon, hemb arvar, ur béleg? » Hag hemb cheleuet er péh e rescoudé: « mén é ma mæstre er grechénion? » e houlennas-ean én ur monuet ér porh eit quemér eu entru Thi. Er ré e oé iuou e zalhé ar en eutru Lac d'achap fonnable; mæs er béleg santel-men ne voulgeas quet; ean e laras hemb quin: « volanté Doné revou groeit! mar dé ou chonge me hemér boah, me zou coutant a vont prisonnér un eil guéh a halamort de Jesus-Chrouist! »

Er mair e ras d'en uen véleg queih monuet éu é vague hag ou hassas guet-hou d'é dy. Lod ag er grechénion ou doé ind hétiet hag e bedé, ou deourn joéutet, en dén cruel-zé de rein dehai éu dro ou

hélean, rac ma oent divlam : « hama, emé-ean dehai, ne houlennan quet güel, mar caret degasse d'eign déc barrèn argand. » Quentéh en dud vad-cé ya d'ou zyér, e scarhe ou yalh, e guemér é prest guet ou amision, hag e zas én dro guet er pêh ou dès guellet dastume, tri-uiguènd *ligatur* ha tri pod-hoarn hras péré e tallé ardro en neu falh ag er som-zé. « Chetu ul er pêh hun nès, e m'ind-i d'er mair, én ul laquat on zrezol doh é dreid, reit-d'emh ahoel en tad Lac. » Ean ou ras ou deu, hag er grechénion gredus-men hum dennas d'er gnér lan a joé hag a goutantemant d'ou devont sauvet hubé on bélean, deuston ma cousté dehai ol ou danné.

Ne oent qnet én gorto, er gueih tnd, a golle quer fonnahle er pêh ou doé prenet quer kir. El ma arrihué Andreu Lac é Ké-Song, er mandarin a Huyén hum gavé guet é segretær él léh memh ma oé deli dehou doarein. Noz e oé bèn inou ; én arben d'en tiboeldæt, en tad Lac e guεméras er segretær eid unan ag é harræssiennèd, hag e astennas dehou é zorn gnet confiance, eit cavonet secour de monnet én and. Qnentéh er payan e laras : « allumet el lantern, bout-zon nr béleg étré men deourn. » Er mandarin e ridas quentéh d'ou havouet hag e houlennas guet er missionnér pihue e oé. « Me zou béleg, em'can ; n'en dès meit un herradicg amzér é oen hoah prisonnér ; bermen hui em hemér arré : a berh er roué en er groet marcé, rac-cé é telian aboeissein. Hag é hellehen-mé achap a dré hou teourn guet ur gueu, ne garehen qnet er gobér ; ya, me zou béleg.

En trenoz vitin, er mandarin e yas gnet é dud hag é brisonnér d'el léh é pébani é chomé liessan. Én ur monnet, ean e gavas ar é hènt mair Ké-Song, péhani e zegassé dehou en tad Thi, quemérot ehué

a nebué. En neu vélég queib-men e oé bet taulet én ul lod é prison Hnyèn.

Neoah er prison ne oé quet bet goal rust aveit-hai ; er mandarin e gueméré soign a nehai gùellan ma hellé ; ean e hras gobér guléieu aveit-hai, e guemé-nas d'é serviterion rein dehai de zaibrein èl dehon ean-memb, hag e zihnennas doh er goarnour ag ou anjulicin hag a on néhaniem é mod erbet.

É hnélet en tad Thi, deja ouaidet-mad, hemb ur gusquemant jaugeable eid en dihuenn doh en aneonid, ean e houlennas guet-hou ma n'en doé quet ul langér-henac : « M'em boé unan, em'ean, mæs er mair en dès hi lamet gnet-n-eign ; » ha quentèh é oé het reit dehou en dro.

Dré è zouster hag é sourci é quevér é brisonne-rion, er mandarin e glasqué ou laquat d'hanàonet er boén e hré d'é galon ean-memb on gùélet èl-cé arrestet. P'en devehé caret en neu vélég santel-men gobér un dra-henac inep d'on housciance, ean en devehé-ind lausquet gnet joè de monnet én dro devad ou farræsiénéd ; ean e raa memb quement-cé de gleuet d'en tad Lac, én ul larét dehou : « mæstre, em'ean, hui e zou hoah youancq, perac é claquet-hui quittat er vuhé quen abret ? Credet-mé, chairret hou teulegad ha yet ar er gruceñ, pé quéntoh quérhet a costé ; mar dé gùel guet-n-oh, me zud hou stleigeou ar nehi ; lausquet-ind d'hobér, ha m'hou tigaréou. » En tad e recondas : « birhuiquin ne gare-ben gobér quement-cé ; m'andurou quéntoh bout trohet a damen. »

Er pennen quetan ag er grechénion ag en nibue barræs en doé hum zastumet én ul lod eid avisal penaus é telient gobér eit délivrein ou béleau ; mæs poen collet oc bet eit-hai. En neu govézour e oé

bet casset quént pèl de Ké-Cho, kér-vam ag en département. Quént hum laqnat én hént, er mandarin e bras laheïn nr pên-moh eit distannein colèr en nean hag en doar. « N'en dé quet d'eigu-mé, e laré-ean a voéh ihuél, n'en dé quet d'eigu-mé é teliér temal er péh e hran : ordrénein e rer d'eign, ha rèd-é d'eign sentein · er boén ag er péh e mès goal-hroeit e zeliché couéh ar er ré en dès groeit d'eign er gobér. » Nezé ol er grechénion a Ké-Song e oé bet lausquet de monnet ér prison eit gùélet ou bélean ha conze doh-t-hai ; un dra disconfort e oé on gùélet; hiscoah er prison n'en dès dassonnet guet quement a huannadeu nag a zareu.

En dud vad-men, a p'ou doé gùélet é pèllat er vague é péhani é oe on fersonnéd, hum laquas d'hi béli a vanden, lod é bagueu dister, lod aral ar droéd, héd-ha-héd d'er reuiér. Pe oent arribue é pond Ké-Don, ind hum streäuas ar en nen du, e dennas d'en and bague er hrisonnerion, hum danlas ar ou deulin dirac-t-hai eid on fedein d'ou dont chonge perpet ag ou farraessiénéd queih, hag e lausquas on dareu de ridéc a hèr. Quer bras e oé on glahar ma tongeas er mandarin n'on devehé clasquet lemel guet-hou é hrisonnerion. Rac-cé, eit parrat doh qnement-cé, ean e zastumas tro-ha-tro dehai er soudardéd e oé guet-hou. Nezé en tad Lac, én nr sehuel é zeourn eit rein é zehuéhan bénédiction d'é hohle queih, e laras dehai : pèl erhoalh é oh deit; ni hou trugaréca, crechénion hur bredér; quèrhet bremen d'er gnér ; dalhet mad de chervige en Eutru Doné, el pe vehemb hoah én hou mesq. Quèrhet, hou tareu hag hon ç'anquin n'hellant quet mui hun tennein a boén; ne brant meit cresqnein hoah hur chif hag hur poénieu.

Beta nezé ne oé quet het hoah laqueit cacolieu d'er vissionnerion, deuston ma oé ré prest-caër; er mandarin e gavas é oé mal laquat dehai; rac-cé é ordrénas d'e soudardèd pêllat a dauleu gûialen er merhed hag er vugalé e oé tro-ha-tro. Caër ou doé gohér, en dud queih-cé ne voulgent quet, guel e oé guet-hai andur bout foettet,quêntoh aveit pêllat. Er mandarin, é huélet quement-cé, e laras d'é sondarded : erhoalh, erhoalh, discuèbet a scoein.

Adal pond Ké-Don beta ty er mair ag er guérik hanhuet Ké-Tai, en nombre ag er grechénion e gresqué perpet; open mil a nehai e oé dastnmet ar er hlacen. E huélet un tolp quer hras a dud golèt a chif hag a anqnin, er mandarin e laras a voéh ihuél : « re-gouéhou er boén ag er péh e mès groeit a zroug ar en hani em laqua d'er gobér ! En nean e zou test n'en dé quet a me fén me hunan en e mès queméret en neu vêlég-men. »

Neoah er bohle tud-cé ne yent qnet d'ou hènt; er merhéd, drest er rêral, e hronné perpet dorien ty er mair, ha deuston de huialenneu er soudardèd, e yé, en dar én ou deulogad, de larét hoah ur huéh quenavou d'on zadeu spirituel, ha de ouilein guet-hai en droug e oé conéhet ar en devèd quer-clous èl ar er vugulion. « Petra en dès enta groeit d'oh hou pêlean, e laré dehai er mandarin, a pe hoès qnement a anquin doh on holle? » Unan a nehai e rescondas dehou : « ind e zisqné d'emh hun devèrieu hag e ré d'emh nerh ha conrage eid ou gobér; ind e hrédégué d'hur priédeu pêllat doh en hoarieu, doh en ivraignereah ha doh er fal accustumancen péré e zisinour hag e benrra er famcilleu; ind e zisquè d'er merhèd bout lan a humilité hag a vodesti, cârein er huerhtæt ha pléguein d'ou friédeu. — Hâg ind ou

dès ehné disquet d'oh pedenneu? Laret d'eign unan benac a nehai; me garehe ou hleuet. — Penaus é hellehen-mé ou larèt d'oh, pe ne bouyan mui petra e hran? ancoéheit e mès ind rah. Er mandarin e laras hoah : bout-zou é quement-cé un dra benac cuhet aveid-on, ha ne fehen quet compreneïn : rac n'en dé quet hemb quin er grechénion en dès ur garanté quer bras eit me frisonnerion; a p'ou dès quitteit me zy, me moès hi-memb en dès chué hum laqueit de ouilein a leih hé deulegad : un dra souéhus é cavan quement-cé!

A pe drézas er govézerion er marhad a Ké-Dam, ol er bouticlen hum chairras aben; peb-unan e venné güélet en neu brisonnèr; queti-quetan é clasquent bout er ré tostan dehai. Hur hélean santel ne guemérezant quet coartia erbet é rang er boble tud curius-cé; en tad Lac e dennas é doq hag e laras dehai : « Ni e zou predéguerion er güir religion; er ré e glasque hur güélet, tostéat hardéh mad, ha sellent-ni d'ou æz hag ar ou goar. Pæsset e mès liés a hnéh diar er blacen-men; mæs a fæd-noz e oé, ha dén ne hellé m'hanàonet nezé. Bermen é ma dé caér, peb-unan e helle sellet doh-emb er péh e garou. »

En ol, eit larèt güir, e gueméré truhé ha compassion doh en neu zén queih-men; mar tigouéhe d'ur payan benac ou anjuliein, el lod muihan e ouilé doh ou guelèt : « en neu zén-cé, em'ind-i, e zou tud a vuhé vad; perac é maut-ind bet arrestet, perac ou hasse d'er marhue pe n'ou dès groeit torfet erbet? » Dré forh quemér truhé doh er vartyréd, lod e yé memb beta rein ou malloh d'officerion er roué. Forh-æz e vezé hanàuet er grechénion é mesq er réral dré en dristediguéah e vezé güélet ar ou face; er mandarined e laré en eil d'éguilé : « sellet; ol er ré e zou ru ou deulegad é ouilein, e zou a dud er Hrist. »

Goudé ou devont mirennet é Ké-Dam, ind e guerméras arré on hènt. En tad Thi e oé scùéh bras, *hag* en doé poén é touguein é hacol : er mandarin e laras d'er grechénion donnet de secour en dén couhmen ; ind e zissammas guèllan ma ellent a ziar nehou, *hag* er secouras èl-cé d'hum stleigeal bet er prison.

Den pè tri dé goudé ma oent arrihue ér préfectur, en eutrn Lac e scrihuas èl liér-men :

« Comparisset hun nès dirac en dén a lis carguet a jugein en dorfætterion. Ordrénet en dès d'emb flastrein er groéz idan hun treid ; hag èl ne gousantemb quet bout cahlns ag nn torfæt quer hiaouahus, ur pnemb pé hnèh soudard en dès croguet én-amb hag hun douguet ar limage hnr Salvér. En entru Thi, e sonblein nn tamicg, en dès guellet attrap er Hrist ar hébani é clasquent el laquat de gnêrhet ; ean en dès bouquet dehou guet ivoul hag er golhet guet é zaren. Eid on-mé, men sàué me zreid ihuelloh aveit men deulin ha me laré d'er ré em dougné : trohet men divar quénton ; ne chonget quet é cousantein hirhuiquin quèrbet ar men Doné ! Ha nezé, perac é oh-hui quer counaret inep d'ur religion péhani e laqua perpet de vout guèl ol er ré he héli ? » Ha religion, emé er mandarin, hi e hra a han-oh tnd dihrad, a pe zihnenne doh-oh a inonrein hou quérent tremeinet. — Mandarin, me laré erhat ne hanànoh qnet hur religion, rac hi e zihnenne, mui aveit hon ç'hani, doh er vugale a vout dinatur é quevér ou zud. Arlerh gonrheménen Doué, n'en dès nitra hag e vélite hur respet mui aveit gourhemen un tad hag ur vam : en aviél e hourhemén d'emb on inonréin, ou hárein ha sentein doh-t-hai, ou secour én ou ol dobérieu tamporel ha spirituel, hag a drest peh tra ér misérieu ag ou houhonni ; a pe

za Doué d'ou lemel guet-n-emb, er fameillen crechén, quer-clons él bou ré, e vé goleit a chif hag a blabar; ur huéh mé mant discbennet ér bé, n'ou ancoéhamb quet mui aveid oh; ni e stouy liès ar ou béieu; ni e béde aveit-hai hag e hlube liès guet bun dareu en doar e zon doh ou golein: mæs ne gredamb quet, él oh, é ma déliet d'ur broaidur adorein é dud él douéèd, en idolèd; er religion a grechéneab e zisque d'emb péh quêmb e zeliamb laquat ètré en Entru Doué hag bur hérent marbue. Goudé qnement-cé é oemb bet chairret arré én ur prison aral péhani e oé goleit guet dél bras ha ledan, dél ghé palmér.

» En nandecvéd ag er memb mis é omb bet arré atteret a nehné : Doné en dès reit d'emb, er huéh-men hoah, er hræce d'hum dennein bràu a affær. Nezé é oé bet lamet guet-n-emb bur gacolieu ha reit d'emb en on léh rangenneu ponnér : me hani-mé e bouisé ardro puemzec livre; hani en tad Thi, denstou ma oé scannoh, e oé neoah rai bonnér eid é gouhoni. Durand er puar dé quetan ma on bet ér prison, ne més groeit meit ouilein dé ha noz: ur garanté rai diner é quevér bur bredér, é quevér er barræssiènèd queib-bont péré en devehé marcé trouet cain d'er fé, rac ne oemb quet mui guet-hai; er chonge a ilis en Tong-King, sàuet gnet quement a boén hag e vebé touchant discarret, rac n'andurent quet mui ér vro missionnér erbet eid hé handerhel; quement-cé ol em laqné de scùille ur mor a zareu. Debuéhatoh, Doué en dès reit d'eign chongeu aral, ha carguet me halon a zoustér hag a heab; é léh en donjance é hès deit ur fiance vras : é fæd a me foénieu, m'ou havo distér, ha mar e mès un anquin benac, é ma é hnélet en tad Thi dalhet, deuston d'é gouhoni, én ur prison calcl. Red-é larét ncoah en en dès hur goarnerion

doustér en é andret. Hur mæstre mad, hur Salver e ra d'emb hilleih a gousolationeu; ni e fi én é visericord eid en amzér de zonnet. »

Quentéh él m'em boé cavet eu tu de gasse me liéreu betac en neu govézour santel, me scrihuas uuan eit reiu dehai uerb de zerhel sonn bet en achimant: me zegassé chonge dehai é oent spiet guet eu ol, guet Doué quer-clous él guet eu dud, ha ne zelient quet reiu d'ou foble er goal scùir de droeiu cain d'er fé dré un doujance hag ur hoauuedigueah méhus; me laré ehué dehai dihoal a zizolein er vêleau aral hur bredér, dré ur gonze benac diavis, hag é tilent, dré ou hourage, achihue militein er gourôu e oé prest de gouéh ar ou fén. Me bedé uezé eu eutru Lac de zerhel chonge ag el er péh ou devehé laret, pé groeit, pé anduret a balamort de Jesus-Chrouist, acel-ñu m'ou devehé guellet, ag eu dôn ag on frisou, rein scùir-vad d'er grechénion goaun, ha sonnat er fé én ou halou.

Chetu ameu er pêh eu dés scrihuet d'eign ën dro, eu déieu arlerh. :

« Me zad, a p'hun nés leinet hou liér, en dar en des saillet ag hun deulegad : pihue omb-ni eit ma quemér Ilis Jesus-Chrouist quement a sourci a hau-amb? Ne oé erhoalh hon pont hum laqueit é riscle a golle hou puhé eit degasse d'emb er splandér ag er fé? Arlerh Doué, é ma d'oh-é, d'eu ducheutil Escobèd ha d'er vissionnerion ag en Europ é omb déléour ag er bonheur huu nés d'hanâouet en hènt e gasse d'en Neau. Pedet Jesus aveid omb, eit ne vauquou quet d'emb nerh ha courage durand eu hènt; hag ur huch arrihue ér baraouis, ui hur bou ehué chonge a hau-oh; ui e assaiou nezé paieiu d'oh eu delé a hrat-vad ne houyamb penaus paieiu hiuihue.

« Merchet e mès deja, el m'hou poé-can laret mad d'eign, ol er pèh e zou bet arrihue guet-n-emb a boude ma omb ér prison : quentèh èl ma cavein en tu, me gasson me merchen d'oh. Mæs dizez bras-é scribue én bassefos; diæsoh vehé boah marcé donnet bet omb. En tad Thi e zou goal-glan guet er vitte. Eid on-mé, erhoalh e ra d'eign rescond d'en anjulieu e mès d'andur bamdé a berh énelierion hur religion santel. Me serviterion Vinh ha Mau e larou d'oh goudé er pèh hur selle : ne mès chet quin de laret d'oh hinihue. »

Françæs-Andreu LAC, *perpet sonn èl ur roh.*

Ardro er memb termein, ur bélég ag er vro, ami bras d'Andreu Lac, en dès bet laret d'eign penaus en nen govèzonr e gresqué boah er poénien ag ou frison dré bénigenneu calet. Chetu amen é liér :

« Er hatechimour Frung en dès laret d'eign, goudé m'en dé deit én dro a Ké-Cho, é yune hun neu ami e zon ér prison peb merhèr, peb gùinér ha peb sadorn. Él n'en dint quet forh crihue, credein e ran é chomeint clan quênt pêl, mar dalhant d'hobér èl-cé; rac-cé m'hon pède de larèt dehai quemér mui a sourci ag ou yehaid, rac ne chelenehent quet nehai doh-eign-mé. »

Fauc, *person a barræs Ké-non.*

Laret em boé de Andren Lac derbel chonge a ol er pèh e vehé bet arrihue guet-hai, hag ou merchein. Chetu amen er merchéu en doé grateit d'eign én é liér aral:

« Mil hennoh d'en Tad Éternel, péhani e ra d'emb nerh èn dé ma hun nès dober. Bermen, mui aveit jamæs, é houyamb peh quer caranteus-é è lezen; hur halon e zou carguet a joé; hur yehaid e zou güel

eit n'en dé bet biscoah ; ni e selle-ni él nitra er poénieu e sconte quer fonnahle en dud ag er bed, hag e sellant-ind él er brassan droug.

Liès é omh bet a hondé dirac er juge, liès a huéh é omh bet attercet. Er mandarinèd e houlenné guet-n-emh é pèb fæçon é vihuemb, péguement é oemb a vélean, hag é mèn é oé cuhet hur hreder aral ; ind e glasqué guhavé goannat hur hourage én ul larèt d'emh penans, ma ne garemb changein a lézen, é vehemb chomet pèl-amzer de vreinnein ér prison, ha memh é vehemb bet laqueit d'er marhue a dra-sur ér pèn dehuéhan. Unan a nebai e yas beta larèt : « sellet er bélég Duyet ; henneh en dès neoah nahet er fé : perac ne rehéo-hui ehué él d'hou ? — Rac ne vennamb quet bont tud dihrad na faus d'hur guir. — Ya, é guirioné, eme ur mandarin aral, quementcé en doé ehué parreit doh nnan ag er sort guet-n-oh, hanbuet Can, a guérhèt ar er groéz. — Er hrechén a bêbani é conzet, emé-me dehon nezé, ne oé quet hoah bélég, ne oé meit unan ag hur scolarion ; ha neoah guel-é bet guet-hon colle é vuhé quêntoh eit monnet inep d'é gonsciance ; ha ni, ni péré e zon é vistre, hà ni e vanquehé a gourage eid en héli én hént hun nès discoeit dehou ni-memb ! hà ni e garehé bout cahlus ag un torfaet doh pehani hun nès perpet laret dehou péllat guet hirris ! Nepas, mandarin, ne chonget quet é vehemb quer goann ha quer cahlus. » Er juge e ziscuéhas hag o chairras en tribunal én ul larèt : « amoédet-é er véleau-men guet ou religion. »

« Casset-oemh bet a retorn d'hur prison eit gortoz inon santance er roue. En tad Thi n'en dé bet liamet sterd meit ur huéh ; me zon bet mé tair guéh ; ur huéh hemb quin é omb bet jottadet hun deu. Er pèn

quetan ag hun amzér a brison, ni hur boé hilleih d'andur a berh er brisonnerion aral; hum gaveiu e ré én ou mesq mar-a-unan e oé bet diagnént é cargucu ibuél (prefæted ha sons-prefæted), bag en doé eollet ou léh eit bout taulet er prison. Counaret e oent, hag ind e lausqué ol on malice de gouëh ar-n-amb-ni; me bansort é spécial o oé goal-auzet dehai guet ou farlandeu goapus inep d'en aviél. Me guemeras en hardéhtæt de larèt ne oé quet bràu dehai néhancein ér mod-cé, drè ou honzeu diavis, un dén conh péhani n'en doe quet mui en nerh de rescoud dehai; ha mar ou doé quement a hoant d'ou devout tabud, é hellent hum guemér dob on-mé, hag en em behé cavet æz-mad rescond d'ou honzeu. Adal inon é couéhas ol er héh ar-n-an-mé; mæs ne badas quet pêl er chicann : èl ne droé quet mad en treu aveit-hai, ind e zisciébas imbér, ha goudevéb en on dès bet aveid omb er respet brassan; gubavé memb ind e laré d'emb monnet de guemér en thé é lod guet-hai. Truhéusset-é stad en dud queih-men ! ou maleur ue hra meit cresquein ou bounar; brutalloh-brutal é hant; é rein ou malloh de Zoué é clasquant bihannat ou foénieu; er prison e zou aveit-hai un ihuern commancet.

« Trugaire en Doné mad e ebervigeamb, ni hum gave-ni eurussob aveit n'en d'omb bet biscoab. Ne fehoh quet eredein péguement a soign e guemèr a han-amb er soudardéd e zou doh hur goarn ; ur vam n'bi dès quet quement a sourcl ag bé broaidur bihan : deliet-é d'eign larèt er huirioné-zé a nehai. Nag a vélit, bur bebé-ni, ni bugulion spirituel, pe vehemb quen intampius é quevér hun devedicgnen èl mé ma er soudardéd-men é quevér deu zén distér, deu brisonnèr, a berh péré n'ou dès nitra de hortoz ! »

Azé é achihue er péh en dés scrihuet d'eign er martyr santel. Neoah em hout e ran hoah treu aral de larèt d'oh. Tud hag e vèrite bout credet, tud hag en dès ind guélet guet on doulegad, e lare d'eign è mant güir.

Hun neu brisonnér n'ou doé mui meit ur hræce de houlenne guet Doué qnènt achihue ou buhé, er hræce da recen hoah ur hnéh er sacrement adorable ag en Autær, eit cavonet ér bara santel-zé en nerh a béhani en ou doé dobér eid en termén dehuéhan. Ur héleg ag er vro, hanhuet en tad Fran, e gueméras en hardehtæt de zonguein dehai er gonsolation-zé, é riscle a vout hanàouet hag a golle ehné é vuhé. En niguentvèd de a vis en avènd, nn tamicg qnènt creis-dé, ean e yas ér prison. Er heih eutru Thi ne oè quet bet crihue erhoalh eit chom ar yun het inou; n'hellas quet enta communicin en dé-cé; het en doé het hemh qun er honheur de hnélet hå d'adorein hur Salvér Jésus e oé bét reit d'en eutru Lac hemh gout de haani aral ag er prison. En eutru Fran, hardéheit, rac ma oé deit forh-æz de bén ag é daul er huéh quetah, e yas arré én dro en trenoz vitin, mitin mad, hag e ras er gommunion d'en dén couh santel péhani n'en doé quet guellet hi recen en de quènt. Goudé ur hræce quer hras, en neu vartyr n'on doe mui aitra de glasq ar en doar; ou halon hag ou el chongeu " oé eid en nean, é péhani e oe dele dehai arrihue quènt pèl-amzér.

El ma oent è tevise en eil doh éguilé ag er joé e gargué ou halon hag a hlijadurieu er baraouis e oent én gorto a danhouat touchant, nnan ag er grechénion fidel e zas de larèt dehai a hast é oè bet laqueit étré deonrn er mandarin ur santance,a varhue. « Inep de bihue? e honlennas en-eutru Thi; inep d'emb-ni-é hemh arvar, » e laras-ean quentéh, hemh

gobèr cas erhet. Ha nezé en neu vêlêg hum laquas de rein d'er sondardèd ha d'on hansortèd a brison ol er péhic e oé guet-hai.

Un tamicg arlerh é arribuas er juge Linh-Binh, guet ur vanden soudardèd, eid on hasse d'er marhue. Er ré e oé doh ou goarn, hag ol er hrisonnerion aral, ne ziscuébènt quet a onilein : en neu vartyr ou unan e oé lan a joé é creis un dristediguéah quer bras. Neoah en tad Lac en doé changet un tamicg a lihue, deuston ma oé perpet ur vin-hoarh ar é zivès. Arrihue é oé en ær, red e oé monnet. Deit e oé quement a dud d'on güélet é verhuel qne ne oé qnet franq er-hoalh en hènt eid on hemer, deustou ma oé forh ledan. Un dra disconfort e oé güélet ol er bohle-zé, crechénion ha payannèd, é hêli er vartyrèd, er chif én ou halon hag en dar én on denlegad. Andreu Lac, boah yonancq, e oé sonn ar é dreid, hag e guèrhé hemb creinnein; mæs en Tad Thi, goanneit dré è huébzèc vlai ha puar-uiguénd ha dré er bouis ag er rangen ponnèr e oé roltet doh é houg hag e zischenné bet é zivar doh péré é oent rimet, e guéhas guet er boèn én ur monnet ér mæz a guér: ur sondard er sammas ar é ziscoai, un aral e zalhé étré é dourn é bèn respettable goleit a vleàn güen, hag èl-cé é oé arribuas étal er chalfaud.

Inou ind e azéas ar dorchenneu brèn en doé degasset prest-caër el léannès on chervigé ér prison. Er sondardèd hum zastumas quentéh tro-ha-tro dehai; er hohle e chomé ardran hemb larét guir : goüyon e drohas ou rangenneu ; er vourreàuïon e laquas ou deourn ardran on hain hag on staguas doh racetteu. Er momand calet-cé, face er vartyrèd ne changeas quet a lihue; attàu on doé ur vin contant ha joéius. En tad Thi e oé ar é zeulin, sonnoh marcé aveit

ne oé bet biscoah. Andren Lac e laras d'er bourreàu clommein é vléàu ha displègue é vouchéd dirac-t-hou; nezé ean e sàuas é zenlegad d'en nean, e daulas nr sèl ar é ami, e blégas é hèn eit lezel de ridèc un nebedieg dareu a joé, e sellas hoah nr huèh doh en nean, èl pe vehé bet é larét doh-t-hon é bunan: courage, ô m'inean, touchant é vei inou!

Quentèh èl ma oé aprestet ol en treu, er mandarin e laras: « me zihuenne doh en ol a drampein lieinneu pé treu aral é goaid en neu zén-zé. » Ne né quet bet groeit calz a gas ag é gonzeu, el m'er guélehet touchant. Ean e laras nezé; quentèh èl ma tiscuéhon en tambourin a sonne, hui e scoei en neu ar un dro. Scoeit e oé a boén en dehuéhan taul tambourin, a pe gouéhas dén hèn a ziar en discoai ou dongue.

Aben arierh marhne er vartyrèd, en officerion hag er soudardèd hum dennas ardran hag e yas a hèr d'ou hazernen, hag er boble e guemèras en termen-zé eid hum durel guet birreah ar er pèh en doe bet apparchantet d'er vartyrèd; peb-unnan e glasqué en dout é lod ag er reléguen santel-zé; lod e chairré er goaid e ridé a bonlad; lod aral hum zispnté eid on dout ag on harhue pé ag on bleàu; er grechénion e guemèras on horven hag ou hassas guet-hai de guh, bemb ne glasquas dén erbet parrat dóh-t-hai. Corf Andren Lac e zou bet beiet é couh ilis Chen-Sou. Catechimerion en Tad Thi, secourez dre er grechénion a Ké-So, en dès groeit d'ou zad santel nn interremant caër de behani é oé deit ol er grechénion a dro-ha-tro; en ol ér hanton, er bayannèd ind-memb, en dès dongnet un inonr bras de reléguen santel er martyr courajus-men: haval e oé é buélet er merchen-zé a respet, é oé arrihue er peah

eid Ils Jesus-Chrouist, ha n'hi doé mui nitra da vougein a houdé ma oé idan goarnation en neu vartyr nehué.

En nr achihue conze d'oh a Andreu Lac hag a Biar Thi, delé-vehé d'eign larêt ehné nr guir benac ag er grechênion courajus péré en dès discoeit merchecu splan ag ou fé berbuidant hag a ou intampi, drê er boen ou dès quemèret guet en nen vartyr é pad mé mant bet idan goalen en tyrantèd; mæs rai vras-é en nombre a nehai eit ma hellehèn larêt d'oh bemb quin ou hanhueu. Conzet e mès d'oh deja ag nl leannes pèhani en doé bum garguet ag on chervige ér prison; secouret mad é bet én hé michèr a garanté dré un dén banhuet Thin, guèbaral goarnour a ganton Ké-Dam; ur grechênès nebnè ag er guér royal, pèhani e garze chué gobêr un dra benac aveit-hai, en dès reit ul loden vad ag hé danné eit torrein on nan hag ou sèbèd. Er procès en dès constet d'emb open seih cand sconéd; er fidèlêd en dès grateit d'emb tostieg tri hand puar-uiguènd eit paieïn lod a nehon; en achimant e chomon ar bouis Brediah er Fé. Poèn vras e ra d'bur haloneu m'en dé ret d'emb goulenn quel liès argand guet hur bredér; mæs er gueih vissionnerion n'ou dès nitra meit penranté ha poén, nitra meit ou goaid de rein eit Jesus-Chrouist, ha prest-ind perpet d'er scuille !

JEANTET, *missionnér apostoliq.*



## MISSIONNEU

### A GOCHINCHINE HAG A DONG-KING.

*Lizer en Eutru* Régereau, *provequél-general a Gochinchine, de unan ag en Duchentil Bélean e zou ér pén a Seminér missionneu er broyeu pél, é Paris.*

É colège Pinang, en drivéd dé a Galan-gouyan 1841.

Eutru ha Bréh é Jesus-Chrouist,

Eid on-mé bout dispartiet, guet calz a anquin ém halon, doh en doar-hont e zou rùet quel liès hremen dré oaid er grechénion, me ya neoah de zevise d'oh er péh bun nès gouyet amen a zivout en tourmanteu ca dès bet inon deu vartyr nehué d'audur. Er péh e boulennan guet Doué e zou ma tei en exampleu caër ba hanhudus-men d'hobér d'er grechénion a Europ ou devout truhé doh un Ilis peur e zou quer goal auzet é peh quis, ha ma pedeint aveit hi. Pligeët guet Doué, drès peb-tra, ma hounieint calon mar-a vissionaër, ha ma reint gréd dehai de zonnet de zerhel léh er ré en dès bet lamet guet-n-emb er brèzel e brér amen d'el lezen.

En neu grechén-men, a souffranceu péré en e mès de gonz d'oh, e zou Antoén Nam, a ligné Nguyen-hun, guenédie a Gochinchine, cabitén a borh a ziaguéut, ha Piar Tu, sânet ag en Tong-King, catechimoar bun inourable Escob ha martyr eutru Borie.

Ag en taul quetan ma couéhaa béh ar er grechénion ér vro, Antoén Nam, eid éhuehat doh ol inclasquen er soudardéd, en devoé hum cherviget ag ur moyand en des het impléet er grechénion hag er vissionnerion liès. Prenet en devoé ur vagnie é pébani é tremeiné ul loden vras ag é vuhé. Er huarvéd mis ag en nandecvéd hlaiad a rouéoni Minh-Menh, hlaiad hanhuet Nam-bua (hlaiad er hi), é oé bet laret a nehon é cuhé tud a Europ hag en en devoé discoeit en hènt de galz a viatre a rabgion avelt hum dermeln ar lein er manñéien. Nam, a pe zas dehou gont é oé reit carg d'er soudardéd d'er hlasq ....é yas d'é dy, e dolpas inou ol é dud gnet er hatechimerion ag é gartér, hag arlerh en devout laret dehai é lausqué gnet hai er sourci ag é ol affærieu terrien, ean e ziscoas dehai pèh quer requis e oe dehou-ean hum dennein é lèh aral, aveit distroein a ziar nehai en dangérieu é péré en en devehé on laquéit, hemh arvar, mar dehe dehou hont queméret. Open en dra-zé, ean e laras hoah dehai : « Hni hou pou chongé, em'ean, ag en avis-men e ran d'oh : mar dan ha hout queméret, ne vennan quet ma tei hanni a han-oh d'em secour é mod erbet ; lausquet-mé d'hum denn ha d'hobér él ma hellein-mé me hunan ; de betra é cherviéhé en ol boén e guemérehoh-hui aveit hou pout ma libranoe ; n'en de guel hilleih ma tougueinmé ma hunau er bouis ag en ol drougueu e hellehé couéh ar-n-amb ? » Nerhusset conzeu ! pihue n'ou homprenou forh-æz, mar venne chongeal e péh riscle en hum gavé Nam nezé, hag én dohér en dès mab-dén ma tougou bri é dud dehon é circonstanceu él-cé ?

Goude quement-cé, ean e yas d'er guérik credhén hanhuet Kim-Seu, é pébani en en devoé euhet treu e apparchanté d'er religion hag e venne distroein a inou. Un herradic amzér arlerh, ean e gasaas é vehuel,

hanbuet Do, de hont petra e drémeiné ér guër vras-san ag er hanton; mæs en dén-men e gouëhas étré dourn er valtonterion, péré e ras debou quement a dauleu bah, ma tisclærias dehai ér fin mar-a-dra e hellé gobér pand a boén d'é vaestre. Arlerh er péh en doe disclærlet en dén-men, er mandarin e arrestas den grechen banhuet Tanb ba Tich, hag e fərgeas haguic Nam, é péhani é cavas livreu pedenneu hag er rol ag en dispigneu groeit aveid er grecheneah ag er vro. Nam cas-memb e oé bet chué laquéit donrn ar nehon hag e oé bet casset quentéh d'er guérik hanbuet Pluong-bai-buoi. Azé, en dén gûr grechen-men, é huélet é hé é serviterion de vont scoeit, eit m'ou devezé laret e mèn en hum gavé cuhet ér vélean a Europ hag en tren e chervigé d'er religion, ou goarantas doh er riscle é péhani é oent a larét hoah a nehué un dra diavis benac, én ur rescond én ou léh bag aveit hai, én ur fæçon ne garéé nebon hanni ha ne bré poén de zén erbet.

Quentéh él ma elenas é vab couhan en doairé ag er péh e dremeiné, ean e zas, én drespet d'en dihuen en devoé groeit é dad, de glasq en devout guet er mandarin é libranco dré argand, ha tostic tra oé bet dehon donnet de bèn, a p'en das d'en affær bout fouil-dret aquèrh hag aveit mad, dré en arben a livreu hag a limageu e zé a nehné a vout cavet én ur guérik crechén aral ag en dro. Nam e oé bet casset d'er man-dariněd bras, péré e hras dehou donnet dirac-t-hai aveit elasq el laquat de guérhet ar er groëz. Él ne vennas quet er gobér, é oé bet taulet ér prison, arlerh bout bet sammet a rangenneu ha ma oé bet laqueit ur gacol ar é hong. Er bassefos ag er memb prison-zé é oé hoah rangennet nezé open en cutru Escob Borie ha deu Véléq aral ag en Tong-King. Bras-set ur joé en devoé bet er gueib vartyrèd-men doh

hum huélet hoah ol én ul lod ahont, nezé ma hum gavent ar er poènd d'hobér er sacrefice ag on hulé de Zoué.

Deu zé goudé ma oé bet atterect Nam aveid er huéh 'quetan, é oé het galhuet a nehué dirac er mandarin, péhani e glasquas er gounit a guetan rah dré gaër aveid el laquat de droein caiu d'é lézen. « Querh ar er groéz, e laras-ean dehou, ha te hellou nezé én ha æz distroein devat ha dud ha monnet de gonfortein ha voès hag ha vugalé. Mar groa poèn d'id hum rantein cablus ag un torfaet él-cé, laque ha galon én hé æz; m'ha lausquou, e corv tri d'a vamen, de zistroein d'er prison, hag inou te gavou nr mæstre a Europ (ur hélég) péhani e rei d'id en assolven ag ha bébéd. » Nam ne vennas quet é mod erbet er gohér; hag él ma resrondas penaus é oé güel guet-hou andnr er marhue aveit seutein doh ordrénance er mandarin, hennen quentéh e hras d'é sondardéd atleigeal dré nerh er heih crechén-men ar er groéz. Ne hellé quet hum virèt a vout stleiget ar nehi; mæs, guet eun ne vezé dait marcé d'er ré e oé inon é sellèt en dougue én drespet dehou ar er groéz, chongeal ha larèt en en devoé groeit renonci a galon vad d'é fé, ean hum glèmmas dirac en ol ag en offance e hrent d'é Zoué. « Labour er mandarin é en dra-men, e laras-ean, ha non-paa me hani-me; ean hemh quin e zou cablus. » Er mandarin, guleit a véh doh hum huélet feahet, e hourhemenas rein dehou é gacol hag er hassas arré d'er prison.

Laqueit-oé het neoah er hrud penaus m'en devoé nahet é fé; soudardéd e oé bet casset de larèt é tyèr er puar regimant ag er hrovince penaus m'en devoé flastret er groéz idan é dreid; a pe arrihuezant dirac er prison é péhani e oé dalbet Antoèn Nam, ha m'ou hleuas hennen é vannein inou er victoér, o larent-ind,

e oé bet douguet ar nehon, ean e zisclærias d'en ol é oé ur gueu oé quement-cé. « Non-pas, em'ean, a voéh ihuél, ne més chet groeit en torfæt-cé e laquer ar me houst. »

En eil dé ag en eihvéd mis gondé m'en doé en ol mandarinèd hum dolpet én ul lod, er mandarin Bochanh e hras galhuein Antoèn hag a ordrenas dehou flastrein er groez idan é dreid. Hennen ne vennas quet sentein, ha rac-cé er mandarin-zé e sàuas guet her ag é gadoair, e grogas é brèh Antoèn hag er steigeas guet hou én ul larèt : « Hama, beguèc ma ous, quèrh ar en dro guet-n-eign; mar dan d'er baraonis, t'em heliou d'inou, ha mar couehan én ihnern, é vehemb inou arré kevret hun den. » Antoèn, pehani ne oé quet quer crihue él er mandarin, e grogas a vrèhad én hou, ha doh hum lezel é pign doh-t-hou, e zalhé é dreid sànet d'er-hlué guet enn n'on deveze touchet doh limage santel é Zoué. Er mandarin, ag é du, poéniet ma oé é tougnein ur bèh él-cé, n'hellé qnet mui monnet a rang; galhuein e ras deu soudard de zonnet d'er secour, ha gobér e ras dehai croguein e treid er prisonnèr aveid on laquat, én drespet dehou, ar er groéz. Er hrechén courajus-men nezé, stleiget ma oé, mæs hemb bout gouniet neoah én dôn ag é galon, e laras a houis é ben : « Hui e zou test hag e hnéle, ô men Doue! penaus ne hran qnet en dra-men a galon vad : un torfæt ël hennen ne gouébou quet ar me fen. Er mandarin-é e hra er gobér én drespet d'eign. » Bo-chanh, méhequeit doh hum huélet gouniet dré-z-hou, ha dré n'hellé quet mui cuhein en drespet en devoé, e guemèras ur vah a zorn unan ag é hoardéd, hag én ur zisinourein é garg a juge, aveit gobér en hani a vourréau, ean e ziscargas ar gain er heih crechén-men ardro dèc taul bah péré e hras

strimpein er goaid. Goudé quement-cé, ean e hras laquat ar é houg ur gacol forh ponnér hag e ordréuas nezé en astenn é creis en tuemdér ag un hiaul péhani e hoahé; mæs er habiten péhani e oé bet carguet a hobér quement-cé, en devoé bet trubé doh er martyr, ha n'er groas quet. Un dé benac arlerh, er memb maudarin-ze ne hellas quet hum virét a véleiu er hourage en devoé en hani e zé él-cé a hoal-drettein guet quement a rustoni : « en Antoén Nam-ze, em'ean, e zou un den carguet a avistéd hag a gourage; er vuhé e zou él un divroereah eit-hou, ha sellét e ra er marhue avel un dra e zeli er hasse d'é buir vro. »

Un herradic amzér goudé é oé bet rangennet arré ha laqueit a nehué é ty en dorfætterion, é péhani en hum gavé hoah nezé en eutru Escob Borie ean-memb. En neu ar-u-uiguénd ag en nàuvéd mis é oé bet spiset un arrest a varhue inemh d'en ol grechénion-men : ol é oé deli dehai merhuel d'un dro; mæs, tair suhun debuéhatoh (en eih-ar-u-uiguénd a galan-gouyan 1838), é tas, a berh er roué, un ordrénance péhani, én ur zerhel attàu doh en arrest douguet aguént, e gassé d'ur hource aral marhue Antoén Nam hag hani er hatechimour Tu. En trenoz é oé bet reit hanàuedigueah dehai ag en ordrénauce-zé, én ur hrattat dehai é vezent bet lausquet neoah de vihuein, mar carzent flastrein er groéz idan ou zreid; mæs er huéh-meu arré n'ou devoé quet bet muyoh vennet er gober aveid er guéhieu aral. A drehi en dé-eé bet er momand ag ou marhue, en ou devoé bet er gonsolatiou de chom dalhmad ér memb prison en deu, ha de reiu en cil d'éguilé courage inou aveid andur er martyr, doh péhani é oent é sél.

En huéhvéd mis ag en uiguéntvéd blaiad a rouéoni Minh-Menh (*blaiad ki-hoi* pé *en hoh*), é oé bet arré

galhuet en neu brisonnèr-men dirac er mandarin, péhani, dré ne vennent quet nahein ou fé, e zongas inemb dehai un arrest nehue a varhue. Quént pêl arlerh, ean hum aislaras a ziar un ordrénance a berh er roué, péhani e houlenné ma vezent bet hoah casset ur hnéh dirac er mandarinéd ët m'en devezé bet er ré-men grocit dehai troein cain d'ou fé. Mes en neu grechén courajus-men e laras, èl ér pèn quetan ma oé bet goulennet quement-cé guet-hai, é oé guel guet-hai merhuel mil gùéh quêntoh aveid hun rantein cablus ag un torfet quer bras; er memb tra e rescondezant en dehuéhan gùéh ma oé bet, a berh er roué, clasquet hoah on gouni èl-cé, er péh e arrihuas ur mis benac goudé.

Goulennet-von marcé perac é attercér quel liès-men, perac é talhér èl-men, ha dré vil ha drè gaër, aveit goannat courage en dud vad-men, a bèrè n'en devoé qnet guellet donnet de bèn en tourmanteu calettan ou devoé bet d'andur aguént. Chetu amen perac-é: er mandarinéd e hanaué mad Antoén Nam; ou médecinour e oé; open, ne oé hanni ne houyé é oé ur hrechén mad hag un dén ahil bras, ha rac-cé é oé càret ha deit mad guet en ol, guet er ré vras querclous él guet er hohle izel ean-memb. Ne oé quet enta un dra distèr e oé dirac deulegad er ré-men en testoni e ranté en den-men d'en aviél, doh hum ziscoein crechén avel ma rhé. Ind ou devezé carzet erhoalh lemel guet en Ilis unan ag hé hugalé guéllan, ha chetu perac en on dés clasquet quement discar é fé hag é gourage.

Ér fin, en niguénd ag en huéhvèd mis er blai arlerh, é arrihuas, a bèrh er roné Minh-Menh, un ordrénance dré béhani é oé douguet ait mad en arrest a varhue cid er gueih crechénion-men. Nam e honyas en

doairé a guemeut-cé en trenoz, péhani e oé ur güiner, a vêg é vab ean-memb. É verh hag unan aral hoah ag é vugalé e hellas ehué monuet betag é vassefos, hag inou, guet ur galon carguet a joé, ean e laras dehai: « Arrihue-é enta ér fin en ær a me sacrefice, en ær-zé e honlennan a boudé quer pêl-amzér guet quement a hirreah. » Gondé ean e hras dehai é aviseu dehnéhau, ha berric amzér arlerh, an hani e oé carguet ag er brisonnerion a chairras en doreu eit mirèt n'en devezé mui tosteit hanni dehou.

Er sadorn (10 gourhelin 1840), ardro creisté, er mandarin en devoé er garg a hobér on laquat d'er marhue, e zas d'ou blasq aveid on hasse d'el léh e oé choéget eit quement-cé. Nam e guérhé er hetan, hag un tamic ar é lerh é té chué Piar Tu. Er peah hag er joé ag on halon e oé hanad ar ou face; n'arsàuent quet a hèd ou hent a ziscoein ol on haranté d'er guérent ha d'en amièd e gavent. « A zeourn en Entru Doué hemb quin-é, e laré er hatechimour Tu, é ta d'eign er græce-men. » — Red-é trugaréqnat mad en Eutru Doué, mem bredér, e responde d'é dro Autoèn Nam. En ur arrihue el léh ma oé bet laqueit d'er marhue en eutru Escob Borie hag en neu Vêlég aral ag en Toug-King, Tu e houlennas é péh léh just en en devoé marhuet é væstre mad; discoeit e oé bet dehou, hag ean e yas d'hum durel inou, un herredic amzér, ar é zeulin aveit pedein. Nam e houlennas-ean bout casset betag el léh é péhani en en devoé en neu Vêlég ag en Toug-King achibuet ou bubé; ean hum arrestas inou hag e laras er heden-men: « m'bou trugaréqna, ô men Doué! dré ma ret er memb græce dag er memb bonheur ehué d'eign-mé. »

Er mandarin nezé e guemènas lemel gnet er varfyréd ou hacoleu, hag e hras stenneiu ar en doar

torchennen brén ar béré é tiscuéhezant un herradic. Durant en amzér-zé ou hérent, crechénion ha pand a bayannéd hnm zalhé èn dro dehal, hag, én ur scùillein calz a zareu, e laré qnenavon dehai eid er huéh dehuéhan. « Perac é ouilet-hui ? » a laré Nam dehai guet ur voeh douce ha tinér avel hani un æl, hum rejoeisset guet-n-eign quéntoh, rac me halon e zon carguet a joé ha læn a gonsolation. »

Nezé, én ur gonze doh ot en dud e oé inou, ean e laras dehai : « ô mem hredér! bihnet é peah hag é caranté en eil guet égnilé; hnm gâret étré-z-oh; mêlet hur Salvér Jesus-Chrouist ha rantet gloër dehou. » Durant ma conzé él-çé, er mandarin e hras boutein dòn én doar er pilérien e oé reqnis cavouet aveit laquat en neu vartyr d'er marhue. Ér fin, ean e hras dehai hum laquât a hèd ar en doar, hag astenn ou divréh. « Guéharal, emé Antoèn Nam nezé, guéharal é ma bet éhué astennet ha tachat él-men me Salvér ha men Doué. a Quént pél gondé é oè en neu Sant ér baraouis; tair ær e oé nezé arlerh creisté; d'en ær-zé memb é achihuas ehué Salvér er bed ar er Manné Calvar en œvre caër a rédamption mab-dén. Durant ol en amzér ma oent bet é verhuel, crechénion ha payannéd ol é oent chomet ahont anquinet ha bâmet doh ou guélet él-hont é achihue ou buhé.

A pe zas en noz, er mandarin e lausquas er grechénion de gasse guet-hai relégueu er vartyrèd, ha d'on béiein él téh on devezé bet cavet jaugeaplan aveit-hai. Dacoret oé het de Nam, guet quement a lid él e oé bet gnellet, en inourieu dehnéhan. En neu gorv e oé bet casset de hrovince Ngha-An, hag e zon bermen é cartér hro en entru Escoh Masson. Nam e oe ouaidet a drizèc vlai ha tri-uiguénd; Piar Tu n'en devoé nameit unan ha tregond.

Ér memb amzér é oé bet hoah arrestet Jojeb Haon, brér couhan Antoén Nam, ba guet-hou ol fameil é vab hanbnet Huë. Degasset-oent bet dirac er juge hag ordrenet-oé bet dehai quérhet ind ehné ar er groëz; mæs hanni a nehai ne vennas er gobér, non pas memb dihue verhic vihan Huë, a béré unan n'en devoé hoah nameit uinéc vlai nezé, hag en aral trizéc, nag ehué ur vatéhic yonancq péhani n'hi devoé quet muyoh aveit pnemzéc vlai. Courage er vugalé-zé e gounaras er mandarin, péhani e bras discargne hilleih a dauleu bah ar bep unan a nehai. Unan ag er merhedigueu-zé e beilas téh ba monaet quit guet hé matéb; mæs er réral e oé bet scoeit a dauleu bah a nehue hemb ne oé bet guellet neoah donnet de hèn a hobér de hanni a nehai nahein é Zoué. Ol é oent bet gacolet nezé ha casset, dré ordrénance er mandarin, d'er gnér-vam ag er hartér eit bout inon attercet a nehué. Haval-é é hraa dehuéhatoh er mandarin on librance de voès ha de verh aral Huë; ean é hunan e chomas gacolet hag e anduras hoab paud a boal drettemanteu guet hilleih a gourage; mæs, scúéh él ma oé ér fin é andur en taulen e gouéhé ar nehon él grezil, ean e zas de vout goann erhoalh aveit quérhet ar er groéz. Haon, courajussoh aveid é vab, e zalhas mad bed er pen, deustou ma oe forh couh, hag e chomas sonn én é fe é creis en ol tourmanteu en devoé bet d'andur; achihuc e ras dré chome clan, ha merhuel e ras d'en ouaid a seitéc vlai ha tri-niguénd.

Régereau, *Missionnér apostoliq.*

***Liér en Eutru Miche, Missionnér apostoliq, d'é hoér.***

Gotha, en dernervéd dé 2 hourbelm 1841.

ME HRIR HOÉR,

É oen hoah é Pulo-Pinang a p'em boé receuet hou tehuéhan liér a mès leinet istroh aveid ur huéh guet calz a blijadur; rac quen dibaud-é, allas! er güéhieu ma scrihuet d'eign! M'em bezé, eit larét er hnirioné, guellet casse d'oh nezé ahen ur rescond benac én dro; mæs, él ma oé delé d'eign hum laquat imbèr arlerh en hènt eit monnet pèl, me chongeas n'em boé quet rai a amzer eid hum aprestein de ziblace. Open quement-cé, n'hum anquinet quet, rac n'hou pon nitra collet é hortoz; n'em behé quet bet nezé, él me mès bremen, calz a zoairieu de rein d'oh.

Ni e ziblaças a Binang, er hetau dé a via mai, ar ul lestric bihan, guet huéh-ugnènd passajour aral a Chine. M'el lare d'oh, é guirioné, me hoér, ha hui e helle me bredein, ne feher quet bout güel é leh erbet aral eit disquein donnet de vout martyr. Quer yohet-oemh en cil ar éguile, ma oé requis d'emh hum zerbel én hur sàn dalh-mad; ha forh enrus en hum gavemh, a pe hellemh de noz hum astenn ar ur varriq henac, rac n'hur boé quet quin guié aveit cousquet. Er pêh e hré d'emh neoah cavouet scan er poénieu-zé hur boe, e oé rac ma chongemh, é vehemh bet é corv dèc dé arribue é Syncapour, hag én hur bezé cavet ér vro ma hemh diazemanteu aral dishaval

hoah doh er ré-zé; mæs hum drompet hur boé; ne oemh quet oueit quer bean él ma oemh éu gorto, hag é lèh dèc dé, é ma deu-ar-n-uiguénd-é é omb bet ar vour. En ahuél e zé a bèn hag eu devoé groeit d'emb, dré dair gûeh, distroein én dro ar hur paseu d'er porh a béhani é oemh diblacet; hag er péh e zou goah hoah, tostic tra oemh bet d'hum golle, er hueh dehuéhau m'hur boé laqueit de houil, dré hoal er pilot, péhani e oé bet diavis erhoalh eid hum lezel de gonsquet éu ul lèh forh-diæz de dremeine. Ur martelod a Java, éu ur huélet é oé hul læstre prest-caër de monnet de scoein, hum laquas de grial a bouis é bén : diboallet-oé bet bean erhoalh, ha ni e hellas hum denn. Neoah, n'hur boé quet ancoéheit a drugairéquat en Eutru Doué ag ur græce quer bras.

Én ur arribue ,é Syncapour, ni e gavas ul læstre a Gochinchine eu doé degasset en eutru Escob a Vétellopolis d'hur hlasq; el læstre-zé en doé puemh crechén ha tri payeu eid aquipage. Goudé hur bout groeit pourvæsion a ol en treu e zou requis cavunet ér gueih mission a Gochinchine, ui e ambarquas, en drivéd dé a hourheliu, é creis en tihoueldæt ag eu noz, aveit mirèt doh er bayauned, péré e gargué ul lodeu vras ag er porh, a hout en hur boe laqueit de houil. Eih a dud e oemh én hur banden apostoliq, tri missionnér ha puemh cloérec a Gochinchine, e zé a achihue ou studi ér hollège a Binang, hag e yé a galon vad de zougue dorn d'ou beih broision disconfortet.

N'hur boé quet bet calz a hoal, beta ne oé bet deit d'emh disoleiu eu doar a Gochinchine; nezé-oé en hur hoé het hum gavet ér riscle brassau rah; nezé-oé, drès peb-tra, é oé bet ehué requis d'emb hur bout courage, bout aviset ha dihoal mad. Hur

chonge e oé doarein é creis en tihoueldæt ag en noz, ha gobér diblace hum treu, quént ma vezé bet gouyet é oemb ahout; mæs dré hoal chance, ardro eih ær de noz, é tas en amzér de vout calmouche, hag hur bout e remb hoah tair leàu d'hohér aveit arribue guet el léh de héhaui eu hur boé de monuet. Bagueu mandarinèd e oé perpet ar voulge, dalbmad é troein hag é tistroein én dro d'emh; rac-cé hun tréherion, eit mirèt ne vehemb bet cavet, hui laquas é sòl hui læstre-ni, én ur huhic ou devoé groeit mou, hag e zihuennas mad doh hanui a hau-amh a sauneiu-gricq. Collet ou devoze-ind ou bubé ha ni chué hun hani, pe n'hur bezé quet seutet; mæs ne oé quet bet tu d'emb de ziaboeissein dehai. De holeudé, en ahuél e huébas, ha ni e yas de durel hardéh-mad en éhour dirac ur guér vras ag er mæzeu péhaui hum gave ahont ar ur manné, ur bart leàuic hemb quin doh eu aud, én ul léh ma hellemb bout guélet guet er valtouterion. Ēl ne oé quet bet ueoah guélet banni ar en dro, é oé bet laqueit hur puemb cloérec hag ur hatechimour én aud; er hatechimourmen e yas abeu-caër de gavouet deu pé tri ag er grechénion ag er vro, aveit gout guet-hai peuaus vehé bet hum guemèr eid hur scrapeiu a iuou eu nor arlerh. É tretant ni e chomas-ni closie ahont én hur huhic hemb hur hout é mod erbet eu droed de sehuel hur fri memb én ahuél.

Hum gleuet ou devoé ha laret-oè bet é vehé bet deit un déu d'er hource ma vezé oueit er bayaunèd de goasquet, de voulgeal ou dorchen-tau ar ur yoh sable e zou étré er guér-zé hag er mour. Ni e hortas beta creinoz, ha tam erbet ne huélemb er splanderhont e oé grateit, er péh e oé fal verche aquérh : er fin neoah, étré uu ær ha dihue, ui e huéle goleu

é splannein hag é voulgeal ar en aud sablec-hont; mæs èl ma hellé bout en dra-zé ur peinge stennet aveid hur holle, é oé het casset deu ag hur rè aveit gont rèh er huirioné; ind hum daulas enta én hur bague vihan, hag e yas a ruannad tremaba er goleu-hont e splanné hoah; unaa a nehai e zoaras hag e yas de gonze doh en hani e oe é terhel er goleu: « pêlleit, pêlleit bean guet hou pague, e laras hennen dehou: gronnet-é kèr guet seih cand a soudardèd. » Él ma laré er guirieu-zé, é coueh puar soudard ar nehou hag é ma dalhet dehai; réral e ride a hèr arlerh hur martelod-ni aveid assai laquat ehué dorn ar nehou; mæs, dré ma oé hir a zivar, ean e hellas téh én ou raug hag arrihue betag ó vague. Quentéh é cleuér er pladeu couivre é sonnein, quentéh ehué en hum dolpe er soudarded a vostad, hag é criér ar hur bàgue: harz a nehi. Chonget na hrasset-oé en eun hur boè! Hemh gortoz pêlloh, ni e hast sehuel en ehour; bagueu e oe ahont ar en dro, e za ar hul lerh eid hur hemér. Dré hoal-chance, ne oé quet a ahnél, ha denstou péh quer ponnér e oé hul læstre, ę oé ret er basse a raug a ruannad; open qnementcé hur bont e remh deu ruannour bihannoh péré e oe ér vaguic, é achap hag é creinnein ehué èl omh.

A pe oent arrihue, é oé prest-caër hul læstre-ni de vout abourhet dré unan a ré er hayannèd. Aveid omh-ni, cluchet én hur huhic, ni hum daule étré deourn en Eutru Doué hag e bede Mari, confortance er gueih tud affliget, d'hi devout truhé doh-emh. A sòl el læstre é péhani é oemb, ni e glené hur heih martelodéd scüéh hag hantér-varhue guet er boén, é pedein Doué én ur ouilein hag én ur hirvoudein; haval mad oent doh tud e zou én dremén-varhue, péré e huéle é ma achihue er vuhé aveit-

hai. De bep taul é tê hor hatechimour de sebuel er blanquen guet péhani é oemb goleit, ha de grial étal hun discoharn ên ul larét a vouéh ibuél : « tadeu, pedet, pedet, pé é omb ol collet ! » Donnet e ras chonge d'eign nezé en hur boé ur vouistre carguet a liéreu péré, pe vehé deit dehai couéh étré deourn ur mandarin benac, en devehé bet a dra-sur groeit billeih a zroug d'er vissionnerion a ol er ranteleah. Me laras d'er hatechimour hi laquat ar er pond hag hi zurel ér mour, mar dehai d'emb bout abourhet. En dén pour-zé, collet ma oé é bên dehou, e yas avelt turel aben er vouistre-zé ér mour, hi cand poén em boé bet é virét doh-t-hou ag er gobér, quer bras él ma oé el lorh hag er scont en devoé. Nezé-oé é arribuas hag én bun dalhas hur baguic; sebnel e ras un tamieg abuél; a nebedieguen ni e bounias ar vague un éneberion e oé agnént tostic-tra d'emb, bag aben sàn-hiaul é oemb ér mæz a zanger.

Ar zoar, é oe ol er grechénion trebiet dré er brud ag er pladeu couivre-hont péré e sonné hemb arsàu. Credein e rènt é oemb couébet étré deourn er soudardèd; ha raccé é telézent on zyér hag e cohent ou zreu a religion ér guérhèr, ér jardrinieu; hur scolarion ind-memb hum laquas de ridéc a dréz d'er parqueu hag e yas de guérieu crechén aral de gah.

Goudé hur bout hum dennet ag er fal bas-cé, el dré viracle, é oé bet requis chongeal penans vehé bet d'emb clasq a nebué doarein, ha ne oé quet un dra quen æz oé quement-cé, dré m'hur boé guetn-emb billeih a dreu. Open en dra-zé, un herradic quênt ma oemb bet scontet él-ce, er temb a reben ul liér a berh en entru Escob a Vetellopolis, dre béhani é laré d'emb é té en duchentil Gali-ha Bernean a vout quemeret, é houyé reih-mad lod ag er bayan-

ned é oé delé d'emb-ni arrihue ehoé, hag é oé er hrud ma oé bet hun aquipage é Syncapour (tra eit péhani é vér amen laqueit d'er marbue); n'en dé quet erhoalh, en eutru Escob en devoé, dré el liér-zé, laret d'eign doarein é Phuyên, de laréd-e ér guéric-cé é péhani é temb a vout quer goal-digneméret, é léh doarein ér vro é péhani é chomé-ean.

Chonget é péh poén en hul laquas hoah el liér-zé; ne oé quet a du de zoarein meit é deu léh: n'hur boé quet guellet er gobér ér betan, hag én aral é oé dihuennet doh-emb ag er gobér. Deustou m'en devoé en eutru Escob reit en ol carg d'eign-mé zit degasse en treu de fin-vad, n'em boé quet, én un diæzemant quer bras, credet troein a han-an me hunan de dn erbet; me boulennas guet me bansortéd enta péh chonge ou devoé ind-memb: lod a nehai e laras é vehé bet mad turel ol hun treu é creis er mour, aveit ma vehemb bet dilouyob eit doarein bean; lod aral e oé bet on chonge monnet de Vacao aveit diatroein én dro er hlai arlerh. Dré ma oé en eun hag en donjance e hré debai conze él-cé, ne oemb quet bet ag er memb chonge guet-hai, hag én drespet d'er péh en devoé dihuennet en eutru Escob doh-emb, ni e hourheménas d'er pilot hur hasse d'er vro ma oé, ha chom dalhmad pél doh en aud, beta n'en devehé er vague guellet laquat ar zoar un dén a zelien casse guet ul liér de gavouet en eutru Escob, eit m'en devezé gouyet péh quer bras oé en néhance e oé ar hur pén ahont.

Groeit-oé bet pén-d'er-bén avel m'hur boé laret gobér, mæs neoah guet paud a riscle; rac hur pilot e oé bet hardéh ha diavis erhoalh aveit monnet de durel é ébour étal ur porh ha tostic-tra memb d'ur hastel a vrézel. Ur hatechimour e zischennas én aud

nezé guet ul lièr, e guhas staguellet mad deh unan ag é zivar. Tri dé doh tu é oemb bet ahont é selle doh-t-hon a zonnet én dro devad-omb. Abad en ol amzér-zé ne oemb quet bet tam én bun æz; baguen er mandarined hur blasqué de noz é quement coignel e oé, ha d'en dé e oé ret d'emb monnet pèl doh en aud dalhmad aveit donnet én dro arré guet en tiboueldæt ag en noz. Ér fin neoah é arrihuas hur hatechimour ha guet-hou én é vague den grechén péré e zé eit rein dorn d'emb. Carguet-oé a berh en eutru Escob a larét d'emb doarein constet e vezé coustet, nag é vezé bet memb requis d'emb tnrel ol er pèh hur boé ér mour; rac ne chomé mui guet-hou nameit deu vissionnér hemb quin eid ol er vro e oé idan é hoarnation.

Ardro er hource a greisté e oé a p'hur boé guèlet er vague-zé; ne fias quet nehi gobér én disterran poz guet-n-emb, guet eun ag er ré e oé aveit hur spial ahont. Èl ma tremeinas tost erhoalh d'emb ueoah, ni e bellas hum gouze, hag hum gleuet hur boé eit hum gavouet en noz arlerh étal un inizen e zou tost d'inou. De chair-noz, ni e dostas en eil-d'éguilé a nebedicguen. Credein e remb bout arrihue nezé ahoel ér pèn ag hur poénieu; mæs, allas! na pêllet oemb-ni hoah doh quement-cé! A boén en en devoé hun aborbet er vague-cé, ma tas d'emb disolein é creis en tiboueldæt ul læstre bras e yé én un taul de gonéh ar-n-amb. Ni hum zisparti d'er prestan, ha peb-unan e déh d'é du, beannan ma helle. É er guébieu aral arré, ni e oé bet er rè lipran, ha quênt ma boleuas en dé ne oé quet mui a riscle eid-emb. Bague hur hatechimour, mèn é hellé-bi bout oucit? Ne honyemb quet. Ni hl blasquas a hêd en dé, ha chance erhoalh hur boé bet doh hi disolein

neoah ér fin doh torr ur manné, é pêh leh en hi devoé hum dennet.

Quentéh èl ma oé deit d'hun neu grechén hun hanàonet, ind e zas, én ur ruannat, trema-z-omb, hag hum gavas guet-n-emb aben seih ær de noz. Groeit e oé bet diffré aveit laqat ol hun treu én ur bague-ind. Ind e yas nezé de guh guet-hai ardran un inizen, aveit hul lezel de monnet-ni é raug. Ni e yas enta, tremaha er porh a Binh-Dinh, é péhani é arrihuezamb étré eih ha nàu ær. Ni e zisehennas én hur bague-ni quentéh, hag e daulas ér mour ol en treu a Europ e hellemb kaah hur hout, guet en eun ne vezé bet furget hul læstre. Er porh-men en dès ur houah-vour a hedair leau a hirdæt; ér hreis a nehou, en tu doh er huh-hiaul, é ma ty er valtoterion, peré e zou dalh-mad a vandenneu ar voulge eit parrat doh er fraud; ne hueler pèn-d'er-ben ér sàu-hiaul a nehou, nameit mannéyeu ihuél. Hur baguic e dostas a lair, hag hum dennas ér hoasqueden tihouel e daul er mannéyeu-zé betag er hreis memh ag er porh. Ol é oemb astennet ar hun torreu é sòl er vague, ha mar dé d'emb sehuel un dister tra hur pèn d'er-hlué, é oemh sur a vont scoeit quentéh dré un dorn didruhé péhani hul laqué hean-mad d'hum goachein inou arré. Dihue vague, pére e oé é clasq un dra benac de guemer, e dostas d'emb; mes, él ne oé het gùélet nameit hur ruannerion hemb quin, é oemb bet lausquet de dremeine hemb defiance erbet. Ne hoès quet poén é credein, hemb on-me d'el larèt d'oh, é foette stang er galon neze; rac er marhue gùélet a dost, nag e vehe eid en eutru Doué hemb quin é varhuehé un dén, e zou attàu un dra lorhus eit quement hanni e zou.

Goudé m'hur hoé lausquet ardran ty er valtoute-

terion, ni e yas de gavouet ur bai forh-strëh e zou ahont ètre deu vanné ihuël, é péhani, reve ma oé bet disseret-mad d'emb, e tehé bout ur vague doh hur gortoz aveid hur hasse d'er prezaut de Gothi. Mæs amen, na brasset ur souéh eid omb ! ni e gavas erhoalh er vague, mæs ne oé, allas ! hanni abarh ; en tréherion e oé ær er mannéyeu ag en dro, a ziar bèré e sellent a buar de quént en ol troyeu ha distroyeu e hremb ar vour. Doh bur guelet e tont ér porh, ind e ziffreas dischenn ; mæs tremeinet hur boe état ou bague quênt ma téhas dehai arrihue. Peh un anquin aveid er gueih tud-ce neze! dre n'on devoe quet hur havet él ieh merchet, ind e chongeas e oemb couéhet, allas ! ètre deourn er valtoneriou. Unan a nehai, péhani, guet eun a guement-cé, en devoé collet aquêrh é sperèd, e laré a vouëh ihuël d'é gansortèd : « laquet-mé, e m'ean, én doar ha beiet-mé amen, rac merhuel amen pé bont dibennet en ur arribue ér guér, e zou attau er memb tra : en tadeu e zou quemèret; ha ni sur erhoalh-omb a vout arrestet ehue. »

Durant ma oent ahont é huannadein el-cé, ni hur behé ni cannet a galon-vad en *Te Deum*, rac ma oemb-ol nezé pedost ér mæz a riscle ; n'hur boé groeit neoah meit el larèt a vouéh izèl ; mæs él ma oe ag en dòn ag er galon é té, ui hun nès léh de gredein en en devou pliget de Zoué. Ér fin, d'un ær ha hantèr arlerh creinoz, en nandecvèd dé a hourhelin 1841, ni e zischennas ar zoar er vartyrèd, én ur houlenn guet Doué er græce m'hur behé can ni-memb ruet chuë guet hur goaid. Ni e drézas hemb sannein gricq ur gueric vihan ag er mæzeu, é péhani é choma crechénion. Ol er chàss, él ma tostemb, e gassas quement a drous, ma tas ér mæz ag un ty ur gouh

voès payannès péhani hun hanàuas eit bout tud a Europ; mæs dré m'en dé è ty ur hrechen é ma è chom, n'en dé quet bet diæz gobér dehi chairrein hé bèg. Arlerh troyeu ha distroyen erhoalh, ni e arrihnas é tonl dor ul liorhic gronnet a bep-tu guet gùé bambou. Ur bèlèg a Gochinchina e zas d'hur hemér inon bag hur hassas de balæs en eutru Escob, de larèd-è, d'ur houh logic hihan é péhani n'em boé guellet monnet meit én ur bléguein me fèn. Azé é choman bermen guet en Eutru Escob a Vètellupolis. Men neu gansort e zon bet casset de zihua barræs aben, aveit mirèt ne vehemb quet ér riscle a vout queméret ol d'un dro. É on én gorto a ziblace eit monnet de Gochinchine-izèl é mis guenvèr 1842, mar arrihne er peah aveid ur vro e zon quer goal-auzet dré er hrézel hi dès hag a ziabarh hag a zianvès ér memb amzér.

N'en d'oh quet hemb hon pout clenet conze ag er péh en dès bet d'andnr en duchentil Galy ha Beruenx: aveid omb-ni, él ne houyamb quet petra e hoarn d'emb en Entru Doué, ni e vihue él tud c houér è teli bout paiet mad er rè hnl laque d'er marhue; él tud e zou hinibue én arvar hag ind e hellon hemb quin güélet arhoah; de vitiu, a pe sàuamb, ne houyamb quet ma ne vebemb quet rangennet aben en noz arlerh; ha de noz, a pe yamb de gousquet, ni e chonge é hellamb bout gacolet aben en trenoz vitin. Deuston d'en dra-zé neoah, ni e zon gùihue dalhmad, dalhmad enrus. Er rè e ya de gousquet idan goard en Entru Doué, petra ou dès ind de zongein a pe sànant de vitin? Haval-è guet-n-eign é vehé bras hou joé, p'en dehé d'oh clenet larèt é vehen deit de vont martyr; mæs lausquet-mé d'hobér amen er profæt ha de larèt d'oh é hès uu dra-benac a ra d'eign credein

n'hou pou quet er joè-zé hni, na mé ehué en inourzé; * er gaërran curunen e fehé en devont mab-dén e zou en hani a vartyr; jaugeable-é enta ne vou laqueit nameit ar bennen er ré e zou jaugeable dehai hi dougue; mæs a pe za d'eign sellet a dost petraon dirac Doué, m'hum huéle sammet a hilleib a sieu péré e hra d'eign rúein guet méh, ha chetu er péh em laqua de gredein é vein eurus erhoalh mar da d'eign, arlerb ém bont bet pardon gnet Doué, hag achihue mem buhé ar ur guléic peur ha distér.

Hou prér càret,

MICHE, *provequel apostoliq.*

* En Eutru-men, revé m'hun nès gouyet dehuéhatoh, e zou bremen rangennet én ur prison a Gochinchine.



*Liér en Eutru* BERNEUX, *Missionnér apostoliq, d'en Euchentil Masson ha Simonin, é vredér é J.-C.*

En drived dé ar-n-auguénd a vis æst 1841.

BREDER CARET E JESUS-CHROUIST,

É tan a receu en nen liér e hoès degasset d'eign dré er ré e zou guet-n-oh ér scôl. Na tinérret é ma bet oueit me halon é leinein el liéreu-zé! Mæs ehué péh er méh e mès-mé a pe za d'eign chongeal é ma per hras er sourci e vennet hou pout a han-an! Hni e venn gout peu-d'er-bèu er péh e zou digonéhet guet-n-emh: hama, me ya d'hou coutantein a guement ma hellein.

Tremeinet em boè ol er suhun-santel é chongeal a-zevri é poénieu hur Salvér én é bassion. Er sadorn de noz é tas d'eign a nehué ul liér a berh en entru Escob, dré béhani é quemené d'eign mont devad-oh aveit dougnein dorn d'oh én hon labourieu apostoliq. Péh er hlijadur eid-on! ag en noz-cé memb, me govessas mar-a-unan; er ré guetan oé er ré-zé e govessen ér vro-men, mæs chué er ré dehnéhan e veint: n'hellamb quet dalhmad hanànoet dré-men volanté Doué; mæs attan é teliamb-ni sentein doh-t-hi ha pleguein dehi é peh tra. En trenoz, me ras er gommunion d'er vandennic e oé én dro d'eign; on sellet e ren avel oénediguen e alleigen eit bont casset d'er marhue, él soudardéd courajus de hérè é renn armage eid hum zihuen én ur hrezel rnst ha calet, é péhani é havalé guet-n-eign neoah é oé deli dehai ou devont er victoér. É oé guet-n-eign hoah men gusquemanteu

a vélég, a pe zas d'eign cleuct boéh ihuél er mandarin ; gourheménein e ré d'er hoassèd a guér hum dennein d'hur parg e hanbué, aveit m'en devezè guellet er soudardèd furgeal én ou æz en tyér. Un tamic quênt é oé bet ret d'eign diblace hoah, ar greis en dé, ag er hetan ty é péhani en em boé chomet, eid hum virêt a vout cavet arré dré er memb mandarin ; mæs er huéh-men n'hellen quet mui hum guh é léh erbet. Me yas ag en ty é péhani é oen quen erhat a zen vis quênt, aveit monuet de hani el léannèsi ; mæs ne oé quet nehon forh jaugcable eit me huhein : réd e oe bet d'eign hum laquat ar dammeu coëd-bambou e oé inou doh er vangoër, hag azéet ahont én ur bannér, me hortas guet calz a fiance er soudardèd, én nn adorein Jesus-Chrouist e zen a recen eid er huéh dehuehan.

Un tamic goudé é caigne ém zy denzèe soudard : m'ou bleuas pêl-amzér é troein hag é tistroein idan d'on guet ou fusillennen hag ou fiqueu, é clasque, é, furgeal é peb léh, hag é atterec ul léannès e oé hi he hnnan chomet inou ; hi e rescondé é ber guiricu dehai, e zistroé d'un tu-ral quenteh hag e ouilé. Durand en amzér-zé, eit mirèt doh-t-hai a m'en guélet, hi e losqué plous idan me buhic ba m'en gronné a voguéd a bep tu. Arribne e ras, dré en doujance-zé hi devoé ne vehen bet cavet, m'hi devoé me znemmet un tamic benac memb mui eit n'em bezé vennet. Donnet e ras ebué dré zihue huéh piqueu en inclasquerion-bont beta seuel er guléic é pehanic é oen, hemb ou devout bet neoah hum aviset biscoah é hellen bout inou. Goudé er ré-men é arrihnas réral spissoh a zeulegad, péré em zennas ag el léb-cé, é péhani, eit laret gúir, ne oen quet tam erbet rai ém æz. Ind e grogas én-an guet joé hag e grias victoér a bouis ou fen. N'ou devoé

quet ancoêheit, èl ma hellet credein, a vontein on dcourn ém yalh; ind e lammas guet-n-eign open ol er péh e hlgé dehai, ha me hassas nezé dirac er mandarin.

Pêguement en em hoe-mé hourret doh hum huêlet steiget dré er soudardéd-eé, èl ma oé het steiget guêharal hur Salvêr adorable ean-memb a drehi er jardrin olived het er guér a Jerusalem! Ou mæstre e hras dehai lemel guet-n-eign me scapuler, me chapelet hag er vouistre relegueu e zouguen ar men goug. Goleit a huis hag a hulér, èl ma oen, ha quen dû, é güirione, èl ur scarhour cheminalen, é oé het reit deur d'eign eit hum holhein, hag arlerh é oé het ariet men deourn ardran me hain. En eutru Galy, me heih hrêr é Jesus-Chrouist, e arrihuas chué neze. « Chetu amen ur haër a zé, e laras-ean d'eign doh m'em hoquein. — Ya, emé-mé dehon; hennen memb-é en dé en dès groeit en Eutru Doué; hum rejouissamb. »

En eutru Galy e oé-ean doh hum aprestein de larèt en overen a pe oé het laret dehou é oé arrihue er mandarin: groeit o oé het quentêh dehou dihlace ag en ty é péhani é oé é cuh, ha lausquet d'é bèn e hunan d'hum denne él m'en devezé guellet. Bontet pél doh quement coignel e oé é péré é clasqué hum goachein, gronnet a guement tu e oé a dud e hré dehou têh én ou raug, èl pe vehé het ul lon gouihne e vehé het, ean hum voutas idan coëd hambon én ur fogel. Bugale e zé hag er güélé inou, hag er soudardéd e dremeiné ind hemb er spurmantein é mod erhet. Ean e laras é vreuiér azé, e gousquas memb inou, hag ér fin é oe bet cavet. Deustou ma oé het commancet dre scoein un taul hah ar é vrêh, ha ma oé bet torret dré nerh ar é houg ur gordennic sey tihue-mad, eit scrapein guet-hou ur vouistre relegueu

e zougué, ne santas droug erhet neoah eit qnemencé, ha dont e ras d'em havouct én ul tarèt en *Te Deum.* Ar é lerh e arribuas chué, guet er sondardèd, seih crechén ag er vro, pére e oé eid el lod muihan catechimerion, guet tair moès hoah, a hèré dihue e oé leannézi. Me hanàuas nnan ag er ré zehnehan-men; én ur ziscoein en nean dehi, me hras dehi d'hanàouet é houlennen m'hi devezé bet fiancé é Doué; hi e resrondas d'eign dre ur min-hoarh, él aveit laret d'eign e houyé grat de Zoué ag er græce e hré dehi.

Hellein e ré bout neze dihue ær arlerh creisté. En eutru Galy ha mé e oé bet dihennnet doh-emb a gonze en eil doh éguilé. Me heih cansort e hellas covessat neoah durant ma oemb doh taul. Ni hum gleuas chué hun deu eit m'hur behé reit de gredein penaus ne houyemb quet conz é kis er vro, ha hui e houér erhoalh, a pe ne hremb nameit arrihue dré-men, é oé forh-æz d'emb donnet de ben ag en dra-zé. Donnet e ras ur greffour, imhèr arlerh, de houlenn hun hanhueu guet-n-emb. A ziarben er guir hur boé reit en ell d'éguilé, ni el tausquas un hantér-ær amzér de labourat é dead ha de dorrein é hén eit gobér d'emb comprenein er guirien-men : *ten la gi? Péh hanhue e hoès?* Ér fin, ni e guemérας truhé doh er heih acrivagnourzé, hag e laras dehou é vezé groeit a han-amh Galy ha Berneux en Europ; mæs en hanhoeu-zé e oé de scrihue é lettrennen a Chine; ind hum laquas ol enta nezé de glasque merchein er guirieu-cé ér mod ma ten ag ou laret; mæs péh ur hourd oé ou guélet inon é poénieín nezé hag é taihrein ou sperèd aveit dissoh.

Hilleih ag er hoassed a guér e oé bet goal acoeit a danleu hah. Arrihue e ras nezé en noz, hag é oé bet gacolet er grechénion e oé bet quemèret él omb; mæs, ni hun deu, ni e oe-ni bet laqueit én ur gaouidel é

pébani en em boé bet men goalh a boén é pléguein bag é laætum men divar hir, ba ni e ziblaças nezé. Én ur arrihue guet rible er renièr e gasse de Nam-Dinh, kér vrassan ag er brovince, en hum garguas én na taul me halon a anquin; en eutru Galy e zalbé-ean attàu d'bobér bènt a ziar zoar, ha mé, me zé-mé a vout laqueit én ur vague eit monnet a ziar zeur : marteze, e chongen-mé, é oé eit mad é oemb bet dispartiet él-cé! Mæs, coutant ma oen a hobér volante Doue é peb tra, me bléguas dehi a galon-vad e quement-cé, ha m'hum gavas quenteh ém æz. Denstou d'er sacrefice em boé groeit a me heih brér é Jesus-Christ, m'hum gavas neoah forh joyus en trenoz vitin én ur zihun, a pe zas d'eign guélet en em boe hum drompet, hag é oé ean chué é tonnet én ur vague aral un tamic ar me lerh.

Ur brechén mad e zegassas en dé-cé d'eign ur predic scan en devoe alleiget aveid on. Me soudardèd, e chongeal bemb arvar ne jangé quet er préd-cé doh-eign, e groguas aben ind-memb én bou, ha racéé oé bet ret d'eign chom hemb lcignein hag hemb mirennein arré.

Tostat e ré en noz a pe arrihuezamb é Nam-Dinh. Ol er boble e zas ar rible er renièr eit hur guélet é toarein. Me gleuas istroh eid ur huéh er ré e oé en dro d'em haonidel é larèt guet calz a joé : « en tad Vong-e; péh chanche m'en de dalbet! » D'en eutru Galy é oé bet reit debuéhatoh en inour a vout sellet el Escob, a pe oé bet gouyet n'em boé mé nameit seih vlai ar-n-uiguènd. Ni e chongeas nezé ne oé quet droug lezel er boble de gredein en dra-zé, aveid arreste en inclasqueu e hrér eit laqnat dorn ar en eutru Escob Hermosillas : n'en dé quet bemb quin er boble, mæs er mandarinèd ind-memb e gredas quement-eé.

É Nam-Dinh é oé bet reit d'emh caouidelleu birroh, é péré é oemh het laqueit rangennet mad. Hun hoarneu e helle pouisein étré déc pé uinéc livre; er boén hun nés doh ou donguein n'en dé quet braa, nameit bemh quin a pe fal d'emh cousquet. Ur hrâu a vonrd en devoé bet er mandarin doh hur güélet é rein deorn ni-memh d'en dén en devoé carg a rimein er maillen bras ag hun treid. Me voquas guet caranté d'er rangen-cé, ha bamdé en bi heniguan d'en hani en dès dongnet é groéz ar er halvar aveit salvedigueah en dud.

Un dra bourable mar dès, ér ranteleah a Dong-King, e zou güélet den zén a Europ d'un dro : er mandarin chué e zou bet mad erhoalh cit lezel de zonnet bet hur prison ol er ré e glasqué bur güélet a dost. Ur mah a dud e oé én dro d'emh ag er mitin bet en noz, hag ind hâmet e buélet hur harhueu hag hur bleâu. Er grechénion ne oent quet het er ré zehuéhan do zonnet; men goalh a boen em hoé het é virèt doh-t-hai a ziscoein d'emh rai splann en druhé ou devoé doh-emh, hag a zegasse d'emh rai a dreu. Mameu mad e zongué d'eign ou bugalé eit m'em hehé-ind benignet. A zivout er hayanned, ré a nehai e houlenné drameu guet-n-eign, réral em fedé de sellet doh ou zal ha doh en andenneu ag ou deourn eit m'em hehé laret dehai hag ind e zelié bihuein couh pé bag ind ou devezé bet er harguen ihuél e hoantent.

No oé quet bet tu d'eign de chom nezé pêlloh hemb conze. Él n'em boé quet bet guellet predègue na conze a Jesus-Chrouist quênt ma oen het dalhet, me glasquas er gobér ém frison, aveit sonnat hur brechenion ér fé, hag cit diffaricin ag en tural er gneih payannèd-hont péré ne hanânant en aviél nameit hemh quin dré er péh en dès het laret dehai a nehou é anemised é gueu. Dré er moyand a var-a-guiric e bouyen conze

ël er bayanned-cé, me glasquas rein dehai de hanhouet petra e hré d'emb bout, én bur sclavage-memb, quel lœn a joé : n'hellent quet ind compren penaus é hellè bout quement-cé. « Amen, e m'ind-i, é vèr melconius a pe vèr sammet a rangenneu, ha hui e zisco-hui bout contant ! — Er pèn-caus ag en dra-zé e zou m'en dès er grechénion ur segrèd ha ne hananet quet bui: er poénieu guet er segrèd-cé e za de vout ur gonfortance ait-hai. Ni e zon deit de zisquein d'oh er moyand-cè da vout eurus dalhmad, rac m'hou càramb; mæs, é lèh pourfitein a nehou, hui e laque d'er marhue quèntob er rè e za d'hobér vad d'ob èl-cé. » Eih dé doh tu é oemb bet é tevis él-cé en eil doh éguilé, a pe oé bet, ne houyan quet aveit petra, dihuennet gronce dob hanni a dostat d'em baomdel, ha ma tas sellet dob eign a dost; goarnet mad vezen nezé dé ha noz. Me bellas neoah covessat mar-a grecbén a zas, dré forb paiein, bedic-on.

Me zeli larèt, én un dremeine, a zivout mandarinèd Nam-Dinh, penans, mar ou devoé groeit men goarne a dost, é oent bet ehué forb sourciable a dural eit gobér d'eign cavouet scannoh hilleih me foén aveit ne zelië bout. Dout e rent liès d'em guèlet, hag ur blijadur oé eit-hai, haval e oé, m'atterce a zivout er grechéneah. Un dé, en bani e oé carguet a m'en goarne drest ol er réral, e houlennas guet-n-eign perac é oé dihuennet dré me religion doh ur Bélèg a zimeein. Me rescondas debou é venné en llis quement-cé aveit pourfit er boble ean-memb; rac, p'en devehé er Bélèg é dud, é vehé aveit-hai é vihuehé; é vehé ol é chonge dastum dehai danné aveit lezel er ré beur a costé : é chom hemb dimeein, é contrel, é ta en ol dud de vout é vugalè, ha, drès pebtra, er ré gueih; mar dès nezé ur peur benac, pébani

en dès nan, é ma sur a gavouet ér Bélég-cé un tad e rannou guet-hon é zehuéhan scudellad riz.

Eu déu-zé e gavé caër goudé larét me honzeu d'er mandarinèd e zé d'er gùélèt, hag er ré-men en devoé ur hlijadur vras é hobér d'eign larèt dehai er memh treu ehné arlerh. « Chetu azé unan ag hou pugalé, e laras d'eign unan a nehai un dé én ur ziscoein d'eign é hautric bihan, a ziarben er honzeu en devoé cleuet guet-n-eign aguént. — Ya, emé-mé dehou; mæs unan a mem bugalé a anquin hag a blahar-é henneh. — Penaus en dra-zé? — Rac ne hellan quet er mâguein; de larèt-é, disquein dehou er huirioné pehani e zou er vuhé ag en ineau; un dén, e hanhuér é dad, e barra doh quement-cé. — Mæs non-pas, ne viran quet doh-t-hou a zonnet de cheleuet hou conzeu. — Mandariu, n'en dé quet a zevri é laret quement-cé; rac, p'hum laquehen de zisquein hou croaidur, ne vehé quet gùélet goal-hêl arlerh é hoari èl ma hra doh er barreuneu a me haouidel. »

Me hras enta a ol hun officerion me amiéd; rannein e rent guet-n-eign ou zhé hag ou hétel. (1) Él-cé é hrent ehoé guet en eutru Galy, péhani en devoé a dural calz muyoh a lihrance aveid ou-mé. Gùélet e ré crechénion lièe, hag en devout e ré memh ital-d'hou ol un tyad tud e oé het laqueit é léh clos aveid er fé. Tri croaiduric, péré e oé deit guet ou zud d'er prison-zé, e hré cand vad d'er missionnér, hag e houyé reih dalhmad pourfitein ag er hource ma vezé cousquet er soudardèd aveid er saludein hamdé dré dair gùéh, revé custum er vro. Unan a nehai e laré un dé, én ur voquein d'é zeourn : « en tad en dès d'audur eit Jesus-Chrouist; mæs en Eutru Doué e ra uerh dehou én é boénieu. »

(1) Er hétel-zé e zou ur blanten pibret. Paud a stad e hrér er vro men ag en dil a neliu.

Er Hource d'hun atterce e arrihuas. Er mandarin e yas devat en eutru Galy liès a hnéh; ha, dré m'er heméré aveid en eutrn Escoh Hermosillas, ean e honlennas guet-hou billeih a dreu; mæs gout e ras hnm denne hemb en devout het casi gnir de larèt. Ne oen quet mé bet qnen eurus-cé; rct e oé bet d'eign rescond : chetu amen, quement èl ma hellan em bont chonge, peh hrassan ag er péh e zon bet goulennet guet-n-eign.

*Quetan atterce.* — Ur mandarin, e hanhuein dalhmad *m'ami*, rac m'en dès bet queméret mui a sonrci a han-an eid er réral, e zas d'em havouet guet deu vélëg ag er vro, rangennet aveid er fé (1); nnan a nehai, dén couh ha güen-cann a vleáu, e oé dall. Er mandarin e venné hnm chervige a nehai aveit m'atterce; mæs m'er pedas d'em atterce ean-memh, hag ean e sentas doh-eign. « *G.* Péh hanhue e hoès ? — *R.* Scrihuet e mès-ean gnet men dorn ar er procés-verbal a pe oen het quemeret; ne hoès nameit sellet er papér-zé. — Péh ouaid e hoès-hui ? — Seih vlai ar-n-nignênd. — A houdé peguehet-zou é oh-hni ér ranteleah-men ? — Rescond d'nn dra él-cé e vehé gobér d'oh gonlenne guet-n-eign hoah billeih a dreu aral, ha dré gnement-cé m'hnm laquehé é riscle a hobér poén d'unan benac; hag él ne vennan quet ma vou hanni meit on é poén, pligeèt guet-n-oh ma vou erhoalh d'eign larèt d'oh penaus n'em hoé quin chonge é tonnet ér ranteleah nameit a hobér vad de dud er vro. — Peguehet a amzér é oh-hui het guet er belëg aral a Europ ?

(1) En neu Vélêg-cé, sàuet ag er sàu-hiaul ag en Tong-King, e zou bet laqueit dorn ar nehai ér blai 1840 ha condannet d'er marhue; mæs, él m'en dé bet deit d'er roué Minh-Menh merhuel ean-memb, é hès bet gorteit un herrad, hag ér fin é ma bet douceit ou arrest; é haot bermen de vout arrolet én ur regimant soudardèd.

—Nhellan quet rescond d'un dra èl-cé. —Pêh hanhne en dès hou cansort? —Me bède er mandarin d'er goulenne guet-hou ean-memb. —Arça, a pe ne vennet quet conze, me ya d'em hent; discuéhet. »

*Eil atterce*, péhani en hum hroas huêh dé goudé; *m'ami* e zegassas ur mandarin aral guet-hon hag unan ag er vêlean-hont a béré en hun nès hoah conzet. Er mandarin nehué : « Hoû ç'hanhue? — Nhan (mo zud en devoé el laret dehon, eu ol er gouyé, rac en hanhue-zé e oé bet reit d'eign a pe oen arrihnet én Tong-King). — A houdé pégnebet-zou é oh-hui ér vro-men? — Me houlenne chom hemb larêt guir ar guement-cé. — Pêh læstre en dès hou taulet ar en aud? — N'en dé quet unan a Enrop-é. — Hâg ean e oé de dud a Chiue pé de ré ag er vro-men e oé? — (Guir erbet.) — Hâ hui e zon diblacet a Vacao pé a Ganton? — Me bède er mandarin d'em lezel hoah hemb rescond de guement-cé. — Mæs n'en d'on quet deit amen eid hou lezel hemb hou pout èl-cé guir de rescond; carguet-on ag hon ç'atterce. — Me houér erhoalh; mæs bout zou treu ehnè ar béré é telian-mé tânein. »

Er mandarin ne ziscoas quet bout forh contant ag en dra-zé; ean e chomas un herradic hemb larêt guir, èl pe vehé bet mouhet, ha neoah, aveit gobér er haër doh-eign, ean e zegassas d'eign mar-a-dassad thé ha betel. *M'ami* hum laquas-ean nezé d'em atterce ehué d'é dro : « hâ hui e hanàu, e m'ean d'eign, er vêlean ag er vro-men e yan de hanhuein d'oh? (ean e hanhuas d'eign puemb pé hueh). — N'on hanàuan quet. — Nag hennen? — N'en hanàuan quet muyoh; mæs eit trohein hèr, me bède er mandarin d'arsàu a houlenn treu èl-cé guet-n-eign; hellein o rehé arrihue m'hum gavehen de hanàuoet unan benac

é mesq nn nivèr èl-cé a dud e vehé hanhuet d'eign, ha uezé, mar dehen a tehuel é vehé laret aben penaus m'en hanàuan, hag é ma doh en'dra-zé é carehen dihoal. — Hà truhé e hoès-hui doh er bélég bleàu gûen-zé, e huélet azéet étal hou caouidel? — Ya, maudarin. — Hà contant e veheoh-hui ag hum sammein ag é rangen? — A greis me haion; crihuoh-on d'hi dougnein aveit-hou; mæs hoah é vehen contantoh ag hum sammein a nehi, pe houyehen é vehé quement-cé o hrehé d'oh distrocin doh hul lezen. — Ha mé, emé er bélég couh, ne garehen quet hum zissammeiu a me rangen; me zresol-é. — Er mandarin: ma ne rescondet quet é ha en neu vèlég-cé de vout scoeit a dauleu gûialen. — Ne gredau quet é ma requis ma vou laqueit dirac deulegad ur juge er péh e houlenn el lézen a justice; mar deli unan benac bout castiet a balamort ne gouzan quet, é ma mé-é, ha mé hemb quin. » A ziar er honzeu-zé, er mandarinèd hum denne; me bedas nezé en bélég couh-hont d'em fardonnein mar bebé dirt dehou bont goal-drettet dré en arhen a han-an, hag eau e laras d'eign bont hemb anquin erbet ag en tu-zé.

*Trivéd atterce.* Guet en neu vandarin quetan é ta un drivéd hoah er huéh-men. *M'ami:* « hà coutant oh-hui attau? — Attau coutant. — Ha hui a helle dathrein er riz hag er bouid aral e zegasse er mandarined d'oh? — Ya, hag ou zrugairéquat e hran. — Hàg hanàouet e ret-hui Thang-Sanh? (en hanhue-zé en devoé queméret unan a gloèregued en eutrn Galy, a houdé ma oé ér prison; mæs ne honyeu quet mé en en devoé queméret en hanhue-zé). — Me reseondas enta: « non-pas, n'en hanàuan quet, mandarin. »

Gobér e hrér nezé en degasse d'inou; lemel e rér lod ag é zillad guet-hou eit discoein d'eigo er mer-

chen en devoé lausqnet en tauleu bah ar e gorv ; un dra cahus oé er güélet. Degasse e rèr ehué er güialenneu hag er bihiér, ha nezé er mandarin e houlenne guet-n-eign hoah é péh lèh en em boé ambarquet, de héh amzér é oen arrihue é Cochinchine, ha pèh hanhuen en dés hur hatechimerion; hag é huélet ne resconden nitra dehou, ean e laras d'eign : « conzet, pé e het de vout acoéit. — Me zou étré hou teourn; mar de ar-n-oh me scoein, hui e helle er gobér; mæs aveid on-mé, ne hellan quet hou coutantein a zivout er péh e houlennet guet-n-eign. » Er mandarinéd hum chervige nezé un herradic ag er hloërec a Gochinchine aveit m'atterce; mæs quênt pêl arlerh ind hum gargue arré a guement-cé ind-memh. — En ur zonnet amen, hag hon pout e reoh-hui ul liér a berh er roué a France? Non-pas, mandarin. — Hou roué, ha reit en dès ean d'oh argand pe ur garg benac a inour? — Non-pas, nitra. — Ha gout e ra-ean é oh amen? — Ne mès chet er greden. — Pihue en dès hou tegasset d'er ranteleah-men? — Dèn erbet n'en dès groeit d'eign donnet : a pe mès het groeit mad er chongc de zonnet de hredégue en aviél d'er bayannéd, me mès goulennet guet me Escob m'en devezé me lausqnet de güittat é escohty, hemb laret dehon de béh hro en em boé de monnet. — Péh hanhue en dès en Escoh-cé? — É hanhue e zou Bouvier. — Men é ma er paper e ziscoei d'emh en en dès él-cé hou lansquet de ziblace? — Ne mès chet hanni; a vèg hemh quin é raa d'eign er hongé-cé. — Hà bet e hoès-hui ul liér benac a Europ a houdé m'en d'oh drè-men? — Hanni. — Hà scrihuet e hoès-hui nnan-benac d'hou proision? — Me mès scrihuet unan d'em mam; mæs ne mès chet guellet gober hi hasse dehi. — Hag ean e zou bet oueit mar-a-hueh missionnerion d'en Europ arlerh ou

devont bet chomet dré-men? » Donnet e ras d'*em ami* er fantasi nezé de houlenn, ean ehné, guet-n-eign hâ m'em boé cleuet en hanhue a *Jacobé* è France: hemb gobér sehlant ag em bout chonge ag er pêh e oé het gnulennet quetan-rah guet-n-eign, me hastas rescond d'*em ami*: « Ya, emé-mé dehou, hillcih a dud e zougne en hanhue-zé ém bro. — Er ranteleaheu a France hag a Spagn, hâ casse e rant-ind missionnerion de vroyen aral hoah istroh eit de honnen? — Ya, de hilleih a vroyeu. — Laret d'emb guet gùirioné a houdé peguehet a amzér é oh deit én hur mesq; ne houlennehemb quet guet-n-oh nag è mèn e hoès doaret, nag hanhueu er rè en dès het hou cubet. — N'hellan quet el larèt. » Gobèr e rèr degasse ur hatechimour ag er guéric é pébani é ou het queméret, hag er mandarin e houlenne guet-n-eign hâ m'en hanàu; ne vennan quet er sellet, ha me rescond: « Gout e ret ne mès gnir erbet de larèt a zivout treu èl-cé. — Arça, mæs ne vennet-hui rescond d'emb nitra quin? — Goulennet treu aral guet-n-eign, me rescondou nezé marcé, mæs d'un dra èl-cé n'er groein quet. » Er honzen-men e hras dehai arsàu a m'atterce. En tri catechimour e dostas d'em gaouidel hag e laras d'eign é oent het scoeit goal-rust.

*Puarved atterce.* Arlerh ma oé bet goulennet guet-n-eign treu a hère ne talhue quet er hoèn conze, en hum laquér de leinein d'eign en ol disclærationeu en boé groeit beta nezé, aveit m'em behé-ind sinet; mæs ag er huéh quetan m'em boé hum sàuet inemh d'un dra-benac e oé merchet inou em boé bet disclæriet hont gùir, deustou n'em hoé quet ean groeit hiscoah, er mandarinèd e bra seblant a ziverehein un dra-benac, ha ne leinant quet pélloh nitra d'eign. « Chetu hag e zou acbihue, e laras d'eign *m'ami*: contant-on. Hâ

cârein e rehoh-hui a vras ma caudalhehé er religion é Cochinchine? — Ya, mandarin, me gârehé hilleih quement-cé; hag aveid en dra-zé memb é on deit drémen, é riscle a golle mem huhé. — Sellet, e laras-ean d'eign hoah, chetu amen tud e ya de verbnel, en ur ziscoein d'eign hun tri cloërec a Gochinchine; laret dehai troein cain d'hou religion durand ur mis hemb quin; ind e hellou goudé quement-cé hi héli arré a nehué, hag ind e vihuou. — Mandarin, ne zouguér quet un tad de labein é vugalé; hâ hui e garehé ma larehé ur héleg d'é grechénion troein cain de Zoné! » Ha nezé, én ur zistroein doh en tri cloërec-cé, me laras dehai: « ne mès meit un dra de larét d'oh, chonget é ma prest hou poénieu de achihue hag é teliet bout eurus nezé eit hirhuiqnin er vuhé aral; dalhet mad enta bet er pèn. » On zri, d'ur voéh, ind e hratas quement-cé d'eign.

Er mandarin: « petra-é er vuhé aral-zé a héhani é conzet dehai? — Én ær ag er marhue, en inean, dispartiet doh er horv é péhani é oé, e ya dirac er Mæstre ag en nean; en hani en devé bet héliet er güir religion e vé nezé eurus eit mad; en hani, é contrel, n'en devé quet bet vennet credein, pé, mar crède, en devé bet manquet a vihuein revé er péh e zisque dehou er fé a grechéneah, e goueh é poénieu hlaouahus péré n'ou devou quet a achimant. — En ol grechénion, hâg ind ou dès un inean? — Hemh arvar, hag er hayanned quer-cloué el d'hai; hui ehué, mandarin, hui e boès un ineau; pligeét guet Doué ma vou un dé é mesq er ré e vou eurus; m'er gonlenne a greis me halon eid oh! — Mèn é ha en ineau a p'hum zisparti doh er horv? (hag er mandarin e hoarh.) — Hui o hoarh, mandarin; donnet e rei un amzér e péhani ne hoarhehet quet mui.

Douguet-oeu bet goudé d'em frison, hag é oé bet laret d'eign ne vezen quet bet attercet quin ; ha mé coutaut, rae, é güirioné, ne baden quet mui guet ol en attercereaheu-zé. N'eu dé quet durant ma vezen ér gambre a lis hemb quin, mæs hoah étré er güéhieu ma vezeu attercet él-cé, é vezen dalbmad gronnet a dud e glasqué tennein un dra-benae guetn-eign ha me laquat d'hum drobein ém honzeu. Calet oé guet-u-eign chuê, a me zu, güélet er boêu e hreu d'er maudarinêd-men, péré e ziscoé bout quer mad doh-eign, dré ne senten qnet doh-t-hai na ne resconden quet dehai. En hani a nehai e oé carguet a m'eu goaru a dost e vennas gout reib guet-n-eign de bêh amzêr é oen deit ér vro, hag e hraté d'eign, mar vennen en disclærieiu dehou, n'en devehé laret guir d'er mandarin bras a zivout quemeut-cé. « N'en dé quet a zevri, e resoendezan-mé dehou, é houleunet gnet-n-eign un dra él-cé, ha gout e rau bemb arvar ne gareboh quet tennein goet-n-eign uu dra ue mès ebet bet venuet disclærieiu d'er mandariu bon mæstre. Open, uu dra vad-é eid oh ne venuau quet el larêt, rac er mandarin bras ne chomou quet hemb goulenn guet-n-oh hà hui e hoês gonyet nu dra-benae guetn-eign ; mar el laran d'ob euta, ne gareboh quet hni, me honér, en nahein doh-t-hou, ha ehetu-mé güerhet ; mar laret dehou neoah penaus ne bellet quet sanneiu gricq ar guement-cé, é vehet-hui castjet ha taulet ér mæz a garg. »

Un dé-benae arlerb é tas m'*ami* d'em bavouet guet en tri prisonuer a béré en e mes conzet ; ean e ziscoas d'eign ur folen papêr scribuet dré me hatechimour, ar béhani é oé laqueit eu em boé disclæriet penaus ma oen a uàu vlai quênt én Tong-King, é oeu bet queméret guet nr Spaguol, nu ami d'eign ,

hanbuet Trùm-Vong... Er mandarin e zalhas hilleih ar-n-an eit m'em bezé vennet rescond él ma oé merchet ahont, a pe vezé het deit d'eign bout attercet e kér er roué, pé, bemb arvar, é vezé arrihuet bêh ar er mandarinèd hag ar me hrechénion. Me rescondas en em hezé groeit quement èl em bezé guellet aveit mirèt ne vezé bet tanlet er mandarinèd a garg; mæs, dré ma oé laqueit guenyér ar er papèr-hont, ne oé quet tu d'eign de larèt é oé er huirioné e oé; pebunan neoah, emé-mé, e helle hum laquat èn é æz, rac én gorto-on ag hum denne hemb gobèr poén de hanni.

Un tamicg quênt m'hur boé diblacet, er memb mandarin-cé e zegassas me hatechimour guet-hou eit m'em bezé bet er hlijadur d'er guelet aveid er huéh dehuéhan. Me laras dehou é hen de ziblace eid er guér a Hué, kér er Roué, é pèh léh e houyen reih-mad é oé paud a dourmanteu doh m'en gortoz. Aveit hou-ean, m'er pede de zerhel mad béed er pèn. Ean e rescondas d'eign : « eurus en hum gavehemb é quérbêt ar baseu en neu dad hag é verhuel guet-hai. »

Er mandarin hras e hras hoah galhuein en entru Galy ba me : en neu vèlèg ag er vro e oé bet chue degasset d'er gamhre a lis ; unan a nehai e chervigeas aveit atterce, é kis ma conzér ér vro, en eutru Galy, guet péhani é oé bet goulennet en dra-men : perac é oh-hui deit ér ranteleah-men? — Aveit predég én hou er religion a grechéneah. — Petra e zisque er religion-zé! — Disquein e ra chervigein er gùir Doué, càrein en dud, abocissein d'er roué.... — Hà gout e reoh-hui é oé dihuennet ag hi disquein ér ranteleah-men? — Ya, m'er gouyé erhoalh. — Perac donnet aharh enta? — Rac en Entru Doue e hourhemén disquein en aviél d'en ol dud. — Mæs ur huéh m'hou poe

doaret, a pe huéloh é tihuenné er roné dohoh-hui a hredèg, ha doh er bohle a hèli hou lèzen, perac ne hoès-hui distroeit ar hou pasen? — Me oé én gorto en en devezé bet ur hource benac arsàuet er hrézel-zé.

Quel hès rescond e hré en eutru Galy. er Bélég couh-hont, péhani e gonzé aveit hou é kis ma conzér ér vro, e zistroé doh er mandarinèd hag e laré dehai dalhmad guet plijadur ha joé : « sellet, em'eau, ne zouge quet nehou er marhne. » Hag er peh e zou souèhussoh hoah hilleih, er soudardèd ind-memh e oé joé guet-hal er gùèlèt lan a gourage èl-cé; ind en dongas ar on discoai ag er gamhre a lis d'é hrison, én ur grial a bouia on fèn é oé en eutru Galy nn dèn hemh eun, perpet coutant ha joyns. Ne mès chet mé cleuet bet er pèn er pèh e zou het goulennet guet-hou : er mandarin e huélas en em boé en derhian, hag e hras me hasse d'em frison.

En trenoz é taa deu zén ag é herh aveit gont guetn-eign penaus é oen, ha goulenn ha me oé ér stad d'hum laquat én hènt. Er ré-men e hoarantas mad d'eign en en devoé groeit er mandarin ag e du ol er pèh e hellé aveit mirèt ne vehemh het rai scùèh, hag en en devoé memh reit eit quement-cé ardro puemh scoued ag é argand. Ind e achihuas dré larèt d'eign, a pe vezen het attercet é kær er roué, rescond revé er pèh e oè merchet ar er papèr-hont e oè het reit d'eign un herradic quènt fe ainein. Me rescondas dehai é honyen grat d'er mandarin hag en en tugaréquen ag er sourci en devoé a han-an; mæs neoah é hellé credein ne vezen quet oueit eid en dra-zé de larèt é oé gùir er pèh e houyen reih e oé gneu. Ol er pèh e hellehen gohér, a pe zei d'er mandarinèd a Huë m'atterce a zivont en treu-zé, e vehé chom hemh san-nein gricq, ha me hrata en er groein. — » Mæs, e

m'ind-i, n'hellehet quet derhel d'hou kir : credet pe naus tud divlam, gonniet dré er rustoni a boénieu haval doh er ré e zou doh hou cortoz hui ehué, e lare neoah ér pèn dehuehan é vent cahlus. — En dudcé, emé-mé dehai, n'en dint quet bélean e andur aveit ou religion. Én gorto-on, guet er secour a hræce Doué, é chomein mad él er hoéd a me haouidel. »

Arrihue e ras en dé eid hum laquat én hent. Arlerh m'en devoé er mandarinéd hag er soudardéd ag er prison laret quenavon d'emh, ni e ziblaçaš er sul vitin, en nauvéd dé a vis mai, dougoet peh unan a han-amb dre zenzée den ag er vro. Étré cand hantér-hand pe den gand soudard, guet piqueu aveid armage, hur goarné a hep tu. Ardran hur haouidelleu e té ehué puar pé puemh mandarin péré e zalhas d'emh compagnoneah hetac er mæz a guér. Hur hrechénion vad ne vanquas quet ag hum gavonet ar hun hent. Caër é caven drès peb-tra guélet hoah er vugaléguen e oé bet doh m'en guélét ém frison; ind hum gubé ardran er soudardéd eit me salnden dré dair guéh, revé custum er vro; me hré d'en zro un tamic minhoarh dehai; ha nezé, en ul laquat ou dorniguen ar ou face, ind e droé ou hain aveit ouilein, ha touchant arlerh ind e zé én dro arré.

En henteu hun nès groeit e zou rust ha scoellec bras, drès peh-tra er ré e dréze en Tong-King. En hani e hanhuér amen hent er roué n'en dé quet de vont comparaget doh en diæssan ag en hentigueu a France. Sél taul é cavér én-hou rioiennaden deur pé goahieu e zou ret trézein diar gouh pondigueu péré n'en d'int quet ledannoh aveid hur haouidellen. Mæs diezemanteü hrassoh hoah e oé doh hur gortoz ar ur manné e zisparti en Tong-King doh er vro a Gochinchine. Er manné-zé e zou quer plom ha quen ihuel

ma oé uiguénd a dud é tougue peb-unan a han-amb, ba m'ou devoé bet hoah ou goalb a boén doh hur hasse betac el lein. Deval goudé e oé bet calz dæssoh boah; hur baouidelleu ha ni e oé bet ret mad lezel de risclein guet querdat diar er rehir hag en toulleu dònn e gavemb. Ni e hras bent durant nandèc de èl-eé; un ær pé dihue quênt goleu-de è tiblacemb doh er splander a holeu e vezé alumet; de greiste é vezé groeit un arsàuic mad, bag arlerb é hemb arré betac en noz.

Mar hun nés bet hilleih a boén é hobér en bent hun nès groeit, ni bun nès bet paud a blijadur ebué é buélet ag un tu er broyeu caër ha pinbuic bua nès trézet, hag ag en tural en bast hag eu ivoul en devoé er grechénion de zonnet de saludein en tadeu sammet a rangenneu aveid er fé. A bep tu é vezent gùélet é ridec a vandenneu, doh bum vabein èn dro d'emb, é terbel, quebet él ma hellent, croguét guet on deourn é barrenneu hur haouidel, ha nezè é ouilein hag é crial a pe zé d'emb péllat doh-t-hai. Ér guetan province a Gochinchine-é, drès peb-tra, en ou havemb a vandenneu brassan; azé, mui eid é léh erbet aral, er boassèd ne zougent qnet ag bum ziscoein crechénion. N'hur boé groeit hoah meit mar-a-bas ér bleneu, ma oent bet gùélet é tonnet a vostad ar bun arben; carguein e brent ol en hent; er soudardèd n'hellent quet mui monnet a raug, ha ret mad oé bet d'er mandarin gobér deval inou hur baouidelleu d'en-guias eit rein boar d'er grechénion-zé de ziscoein d'emb ol en inonr e zouguent d'emb, bag en druhé ou devoé ol dob-emb. Peb-unan a nchai e zegassé d'emb fréh pe argand; er bayannèd ind-memb e venné gobér d'emb donæzonen: n'bur boé vennet biscoah quemer nitra, én ul larèt u'hur boé dobèr a nitra quin nameit a bedennen.

A pe vennas er sondardèd sammein bar haouidelleu ar on discoai, er grechénion e zalbas quement da honlenne en inour de blégnein ind ehné en ré idan ur béh quer prisns, ma oé bet requis on lezel d'bun donguein betac er reuiér. Open deu gand crechén e oé azé doh hur gortoz. Aveit m'ou devezé hur güèlet a dostoh, hag eid hur saludein hoah ur hnéh, ind e yas én deur bet en hantér; na conzen rust er sondardèd, nag en taulen bab memb e gonéhé ar ou bainien, nitra n'hellé donnet de ben a hobér dehai digrogue ou deonrn a zoh barrenneu hur baonidel: arrihue-oemb én tural ag er reuiér, bag attàn é clenemb ou bnannadeu birvoudus.

Me bonyas nezé péh quer' gloéset oé bet, durand en amzér-zé, calon er mandarin. « Hà gout e ret-hui, em'ean d'eign, é venne en dud-cé hon scrapein a dré hun deonrn ? — P'on devezé bet er chonge-zé, ne oé nitra æssoh dehai; mæs n'bur bezé quet ni ou lansqnet d'er gobér. — Perac? — Rac ma cousteb é un dra él-cé bou puhé d'ob; ha ne gredan quet é rehoh quen æz bou cong-bui de drohein avel ma rehembni bon bani. »

Ol er péh e zen a hnélèt él-cé dirac men deulegad e yas dön ém balon. Cargnet-oé me speréd a chongeu anquinus a ziarben er bandenneu crechénion-zé e buélen bemb bugut erbet de rein dehai er mâgadur a gonzeu Doué. Me bedas en Entra Doué lies de laquat un achimant de ol trchilleu er gueib tud-cé, ba de zegasse ehné eit-bai déieu a beah.

En ol kérieu bras bun nès trézet, er mandarinèd e zé perpet d'hur güèlet, ba dalhmad en ou dès bum ziscoéit læn a vadeleah eid omb. Sellèt e ran él un dever eid-on, me heih bredér é Jesus-Chronist, conze d'oh amen a unan a nehai, péhani e zou forh ouaidet

hag e zou güen-cann é vleàu. Ean hur mêlas hilleib a zivout hur min amiable, hag e laraa mad d'emb derhel attàn de hléguein èl-cé guet doustér d'en ol poénieu e vehé het digouéhet guet-n-emb; gondé quement-cé, ean e hras sine er groéz. (1) « Mandarin, emé-mé dehou, hui e honér gohér sine er groéz; mæs n'en dé quet erhoalh, ret e vehé open hanâouet hag héli hur religion. P'hi hanâuehé er roué hag é officerion, ind e arsuehé a hobér hrézel dehi» Ean e rescondas d'eign dre gonzeu e hras plijadur d'eign, mæs ancoéheit e mésind. Me mes chonget en-oh hes én ur drézein hon pro, ha pedet en Æléd en des carg a herh Doué ag hou canton, ma pligeon guet-hai hou coarne doh éneberion er fé.

En eih ar-n-uiguénd a vis mai ni e arrihuas ér fin é Hué, kér er roué. Ul leànic-henac oemh hoah doh-t-hi a pe zas d'em incan bout carguet a velconi; haval e oé guet-n-eign e oé de fogel en tigre oé é hen; mæs en dra-zé ne badas quet pél, ha quentéh èl m'em boé spurmantet er mangoérieu a gner, é cavas me halon joé ha confortance aben.

Un dra e hras, ag en dé quetan, plijadur d'eigo inou. Er peh e oé het goulennet guet-n-eign e Nam-Dinh e bré d'eign dongein ne vehen het juget èl un anemis d'er roné, ha non-pas èl ur missionnér; mæs, quentéh èl ma oemh oneit e ty er mandarin hras, é oé het laret d'emh flastrein er groez idan hun treid. Ne mès chet chonge het-a-het a ol en treu e oé het gonlennet guet-n-emh; me ya d'ou laquat amen revé ma teint ém speréd. Doh en eutru Galy é conzér quetan rah : « A houdé péguehet-zou é oh-hui én Tong-King? — Bout e zou bermen puar blai a pe oen dihlacet a Gadix, kér a Spagn. — Pe vehé lamet hou

(1) Credein e rér é ma crechén er mandarin-men.

rangen guet-n-ob, ha hui e bredègheué boah?—Mar guellehen, me bredègheué bet er marhue, dalhmad.» Er mandarin nezé e houlenne ebué guet-n-eign me hanhue, me ouaid, hag a beguehet quênt é oen deit èr ranteleah. Goudé quement-ce, ean e grogue én ur groëz, hi henigue d'en eutru Galy hag e ordrenne dehou hi zurel idan é dreid. « Non-pas, non-pas, emé hennen, merhuel quêntoh, merhuel quêntoh! » Donnet e rér d'eign-mé arlerh; me venne quemer er groëz aveit hoquein dehi; él n'em lausquèr quet d'er gobér, me lare d'er mandarined : « A pe vou requis merhuel, me gnenignon men goug d'er sondard en devon carg ag en trohein; mæs, a pe hourheménehet d'eign nahein me fé, n'er groein quet, me zihnennon perpet. » Ur soudard, diar guir er mandarin, er gnêrh dirac omb ar er groëz.—« Hàg ur péhèd-é en dra-men, e houlenne er mandarin? » —(Ne sannan gricq.) Er mandarin : « É ma é counar.—Non-pas, mandarin; mæs poén e ra d'eign a vras güelet disinourein èl-cé er groëz.—Hàg ean e zou enta drong quérhet ar er groëz?—Er gruceli-ze e zou limage en Eutru Doué : pe vehé laret d'oh disinonrein limage hou tad, hag er gobér e rehoh-hui? Hama, en Eutru Doué e zou ean tad en ol dud; ean ou hâre avel é vugalé; flastrein é limage idan en treid e zou ur péhèd bras; me varhuou quêntoh eid er gobér.—Mandarin, eme en eutrn Galy nezé, er rescond e zet a gleuet e zou éhué me hani-mé; ha hui, eutru Bernenx, m'hou pède, conzet èm hanhue-mé ehué perpet a p'hon pou ur rescond benac èl-cé de rein. »

Er mandarin e zalh d'em attercein-mé attàu. « Petra-é Doué?—Doué e zou ur sperèd éternel, en dès crouëet en nean hag en doar; é hellout e zou

hemb fin; marbne ba buhé mab-dên e zou êtré é zeourn. — Mar en des ur guellout bemb fin, perac ne ra-ean er marbue d'er ré e zisinour é groëz? (Ur sondard e guêrh arré ar nehi.) — Rac m'en dé mad, ha ma venne rein d'en dud, é vugalé, en amzér d'huîn gorrigein. — Perac ne lame-ean hou rangennen guet-n-ob? — Mar-a-hueh ean e lausque er ré fal de vleuein ér bed-men; mæs ér vuhé aral é vou castiet er ré fal hag er ré vad e vou carguet a joé. — En dud enta, d'hou lavar-bui, e vihuehe hoab arlerh er marbne? Ya; bag en n'emb en dès groeit er mad e ya d'un eurustet éternel; en n'emb en dès groeit en droug e vou malhurus eit hirbuiquin. (Er mandarinèd e boarh.) Hoarhein e ret a zivout er pèh e laran; mæs donnet e rei ur hource, ba n'en dé quet pèl mareé, é péhani é houyehet guet pihue a han-amb é ma er buirioné. » Clasq e rèr hoah a nebué hul laquat de guêrbet ar er groëz : ne vennamb quet attàu er gobér, bag é arsaoér ag hun atterce aveid er huéh qnetan. En eile gûeh ma oemb bet attercet, é oé bet hoah laret d'emb gobér quement-cé; mæs n'hur boé quet ean groeit muyoh. Er hneh-men é oen bet eurus erboalh aveit croguein ér groëz; me voquas dehi bag hi ras d'en eutru Galy péhani e voquas dehi ehué él on.

Dré dair gûeh open é oemb bet hoah attercet quênt bout bet tourmantet. Cbetu amen pedost er pêh en des bet goulennet er mandarinèd guet-n-emb, hag er pêh hun nès rescondet dehai.

Er mandarin bras e boulenne guet-n-eign-mé ha me ziforbehé er mannéieu é pèré é ma cuhet en eur, en argand hag er choufre, ba me houér gobér lœstri e guêrh drê en nerh ag er moguêd ba montreu. — « Ne bouyan nitra a guement-cé; ne chervige quet d'oh bout é sèl doh-eign a hobér plijadur d'oh é tren

él-cé. — Oh ! ni helle ehue hou tiovér; n'en dé quet hihan a dud e zon er vro hag e houer en dra-zé. » — En eutru Galy e lare ag é du : « Ne houyan-mé nameit un dra, predég en aviél. » Er mandarinéd : « Sentet doh er roué, hag é vou groeit mandarinéd a hanoh. » — En eutru Galy : « Dilezet e mès mem bro, me hérènt ha m'amièd aveit donnet de zisquein er gûir religion d'oh; ha hermen me droehé cain dehi dirac er ré-ze memb ma mès carg a honnit de Zoué! Non-paa, hirhuiquin ne hrein un dra él-cé. » — Ur mandarin : « Me houér é ma mad hou religion, hag é laqua en dud de vout mad; rac, mé ehué, me hèli religion en nean. — Penans e helle hout enta, emé-me dehou, ma vehoh-hui azéet azé ar hon cadoair a lis, durant ma on mé, péhani e zou apostol er religion-zé e laret e héliet, sammet a rangenneu hag un den de vout casset quênt ma von pêl d'er marhue? » — Ur mandarin aral : « Petra e lare er religion-zé? — Gohér er mad ha pêllat doh en droug. — Gobér er mad, gohér er mad, emé er mandarin é goal imnr; ha nezé, én ur gonze a dreu aral : gueu e larêt, em'ean, a pe laret penaus ne hanànet quet en hanhuen e houlennan guet-n-oh. — Mandarin, pe vehé ar-n-amb larèt guen, ne vehé nitra æssoh d'emh. Él-cé me larehé : er guér-men-é en e mès tremeinet ul loden a m'amzér; én hon ty-é, mandarin, é on bet digueméret hag é on bet chomet cuhet. » (Er mandarin e hra grimeu scontus hag eahus de hnélèt. En hani e gonze è kis er vro aveid on e lare d'eign dihoal mad a laquat er mandarin ém affær, pé é vein aben foettet.) Derbel e rér hoah ar-n-an de hanhuein er ré ag er vro e mès guellet hanàouet; mæs ne vennan qnet attân er gohér : staguein e rér men deourn, hag é houlennér arré er memb tra guet-n-eign;

mæs n'er groan quet muyoh. Ur sondard e zegasse nezé er groéz, deu aral e grogue én-an bag em sileige ar nehi. Me zibuenne par ma hellan ën ur grial : « Ne vennan quet! ne vennan quet! » En eutru Galy, pébani e oé ér mæz ag er gambre uezé, e ride d'em havouet én ul larét : « Ne vennamb quet! » Laquat e rér er groéz dirac-t-hou; clasq e rér hi bontein idan é dreid; eau e grogue én-hi, e voque dehi hag e lare: « Merhuel mil guéh quêntoh eit hi disinonreiu! »

Ér memb amzer eu em astenner-mé ar en doar, hag arlerh ma oé bet staguet men divreh ha men divar doh pilérieu e oé plantet inou, er mandarin e laras d'eign : « Laret, em'ean, er huirioné, pé é het de vout scoeit beta ue varhuebet. — Laret e mès-bi, mar vennet me scoein bremen, scoeit a pe garebet. » Me chomas staguet el-ce ahout uu herradic amzer; douuet e ras glâu, hag é oemb bet casset d'hur prison.

Eu drizécvèd dé a vehehnein, é oé bet goah d'emb hilleih ; goudé ma oemb bet atterect, é oemb bet scoeit a dauleu bah. Eu Eutru Galy en devoé bet niguënd taul, ha mé seih taul hemb quin. Er græce hur boé goulennet guet Doué e oé d'andur er boen-zé avel tud a gourage, hemb lezel taul cri erbet. Hur peden e oé bet cheleuet; ur mein n'en devebé quet casset bihannoh trous ua boulget bihaunoh aveit u'hur boe-u groeit. En tauleu ne gouéhent quet stanq, hag étré peb taul é vezé goulennet guet eu eutru Galy hag een en devoé droug. « Ya, ha paud a zroug, e rescondé-ean. — Sellet, e laré ur mandarin, scuêh-é er sondard é scoeiu, hag ean n'en dé quet hoah scûêh é andur. »

En treuoz, memb tra arré; m'em boé-mé bet trizêc taul ar er gonlieu ag er seih ag en dé quênt. A pe sàuen me fên aveit rescond d'er pêh e vezé goulennet

guet-n-eign, ind e laré étré-z-hai : « È face e zou attàu er memb; haval-é é ma ar en doar é hès bet scoeit. » Ar me lerh-mé e oé bet reit ehué dèc taul d'en eutru Galy. Un dra blaouahus-é bout scoeit guet er vah-ce e hanhuér rotin. Quel liès taul e ziscargué ar hur hain e lausqué un anden ag un hantér troëtéd a hirdæt rû-poah guet er goaid. « *Danh-dan! (Scoeit crihue!)* é laré er mandarin d'er bourreàu; hag bennen, ag é du, e bré mad e vechér. Un dén e guemérebé è vah eid nr huialen hoarn rûet én tan. Imbèr é tei en turqueseu hag en tacbeu : deit mad re-veint! græce en Eutru Doué, péhani e ra nerh d'emb, e vou cribuob aveid en ol tourmanten. Revou perpet Jesus mêlet!

En déieu quetan, en dud e zé a vandennen ebué er guér-men ar bun hent d'bur güélèt é tremein, noupas moi, él ér hartérien bro aral, aveit discoein d'emb ou zruhé nag eit gober inour d'emb, mæs eit turel malloheu ha blasphémeu guet-n-emb. A dal en dén conhan bet er hroaidur disterran, ol é sellent él nn inour aveit-hai hnn anjulicin ha rein d'emb nn taul bah. Er mangoërieu memb ag er prison n'hul laquent quet dalbmad én abri dob ou haz hag ou hounar. Liès a huéh, a pe vennemb hur bout ér hourdeu, de noz, un ahuël fresquoh eid en hani hur boé én hur bassefoseu, é ma bet ret mad d'emh hun dennein a inou eit téh é raug en taulen mein e arrihué gnet-n-emb. Pihue e vou souehet a guement-cé, p'en dé guir é hès bet reit d'er gneib bayanned-men de gredein en treu blaouahussan-rah a han-amb! Hur sellèt e rant avel tud mystérius ha goal-obérerion péré n'on dés quin plijadur meit doh bum chervige ag er guellout on dés bet ag en neau inemb d'en dud. Hâ hui e gredebé è bès bet goulennet a zevri-caër guet-n-eign, durant ma oen idan goalen er bourreàu,

mar boé güir en em boé tennet deulegad bugalé ag ou fén aveit gohér guet-hai deur henignet? Queih poble!

Ancoéheit em hoé a larét d'oh ne gnérhemb nameit diar eroézieu én ur monnet ag hur prison betag er gambre a lis; goleit e oé ol en hent a groézien. Mil bennoh d'hur Salvér caranteus péhani n'hum goutant quet ag hul laquat de vout lodéc guet-hou én disprisance ha méh en dés ean het ehue, mæs e gousant open m'hum eherviger a han-amh aveid en anjulein! eid en digolle a guement-cé, ni e rantou gloér dehou, quement él ma hellehemh, drê er poénieu hur bou d'andur.

Bredér câret é Jesus-Chrouist, ne rér quet amzer d'eign aveit scribuc hirroh d'oh; mal hras-é d'eign achihue. Me halon en dès eid oh ol er grat vad e helle ur galon hi devont. Receuet, eit merche a gnement-cé, el hér-men é péhani en e mès laqueit er péh en dès græce en Eutru Doué groeit én-an, aveit ma rehet hou pennoh d'en Doné mad ha caranténs-cé, péhani e scäille ét-men guet larganté é bræceu ar ur heih héléj péhani e vérite quer hihan en devout-ind guet-hou. Revou dorn en Eutru Doue guet-n-oh aveit hou coarn hag hou tihuenn; pligeét guet-hou degasse d'oh ha d'er rè a héré é oh carguet un amzér eurussoh: quement-cé e houlennan a greis me halon hemh arsàu.

Ag hou tu, pedet eid on, hermen ha goudé me marhue, péhani, el ma eredan, n'en dé quet quen tost el ma laret. Me garehé ma vehé güir er péh e gredet-hui a zivout er peh e laret d'eign!... Me mes scribuet ul hérie d'em mam, ha pedet en eutru Escob Cuénot d'hobér hi hasse d'en Europ. Mar hum gave, e mesq en treu e zou bet er hillerah ar nehai, un dra benac e vehe d'eign, m'el lausque guet en eutru Escob Retord d'hobér a nehon e volanté.

Quenavou, Tuchentil, quenavou ar en doar-men a zivroereah, a anquin hag a hehed! N'en dé meit én aean é ver é peah. Groeit, dré hou pedenneu, ma hein bean mad d'inou de hedein ehué aveid oh! Me ra d'oh ur boq santel.

BERNEUX.

---

*Litr en Eutru* GALY *d'en Eutru Cuénot, vequêl-apostoliq ag er Hochinchine.*

É kér er Roué, goul er Hoérhiès Vari conceuet hemb pêhêd, 1841.

EUTRU,

Spiet-omb én ur fæçon eahns, rac-cé é scrihuan d'oh a hèr, hag ar ur fal damic papér, lod ag er peb e zou arrihue guet-n-emb ér prison.

Ma n'en dès chet er mandarinèd a Huë groeit calz a stad a han-amb, ahoel n'hun nès chet d'hun glèm ag ou goal-drettemanteu. N'en d'int qnet bet lodèc én anjulieu hun nès recenet a berh en officerion aral ag er gambre a lis. Digueor e oè eid en dud dirollettan ber bassefos é péhani en hum gavemb, hag ur snéh vehé bet gnélèt er soudardèd payan, péré e zou doh hur goarn, dishaval doh-t-hai. Mæs, red-é en dout guélet ou œvreu, clenet ou honzen, aveit gout pègnement e mant couciet ha dirollet.

Diguemeret-oemh bet ér prison él den zen fal, conéhet idan malloheu er bohle. Goassèd ha merhèd, bugalé ha tud couh, peh-unan en dès credet gohér e zevér én ur ziscoein er haz ou doé doh-emb. Lod e verché croézieu ar en hent, réral e denne ar hon dillad, hilleih e daulé mein guet-n-emb. Dis-

partiet-on bet doh me hansort, en entru Berneux, péhani e zou bet laqueit guet den vandarin, prisonnerion ind-memb, idan spi Cai, dén mad, goarnour principal ag er prison, ha péhani, dré guement-cé, ea dès bet bihannoh d'andur. Aveid-on-me, taulet-on bet étré deourn ur vanden tud hrutal, péré en dès hum laqueit queti-quetan d'em anjulieiu. Ind e blanté hag e hré losquein étal on piletteu superstitius. El lèh e péhani en hum gavan e zou hoah labouret ha ronguet dré er hroézieu ou dès bet groeit aveit m'en disconfortein ha me foéniein; èn ur guir, n'en dès nitra u'ou dès groeit aveit me zourmantein. Er *boi* ean-memb (soudard nehué) en devezé credet fautein d'e zevér pe n'en devezé quet reit ehué é daul troèd d'en ifam *dà-tô* (crechén), péhani, e larant-ind, e denne denlegad er vugalé vihan.

Mar-a-unan ag er brisonnerion aral e guémeré scüir ar nehai, hag ou fligeadur e oé discoein d'eign, dré grimaceu eahus, en tourmanten e zelien andur. Laqueit guet er ré-men er cheffen carguet a m'en goarn, péré em discoé d'er hoble él ul lon curins. Deustou d'er grimaceu ha d'er menaceu e hrent d'eign, me oé neoah aveit-hai nn dén scontus, ha n'em boé meit qnérhet trema en or, hemb schuel men deulegad, aveid ou laquat de ridèc ér mæz guet quement a hér el pe vehé bet en diaul ar ou lerh.

Me zeli el laret, n'em bezé quet groeit calz a gaz a fallanté er soudardéd-cé, ha hoarhet em bezé a zivout scout er ré curius-hont, pe n'em bezé quet bet ur boén hilleih hrassoh hoah de zougein. Condannetoen, non-pas hemh quin de vout guet tud dinatur ha didalvé, mæs de vout open é creis ur vonillen a vinceu.

Ni e hanàuas quênt-pèl penaus é teliemb hum gom-

portein guet er sort tud-cé. Dirac er mandarinéd, ni e zehé discoein respet, modesti ha léaldæt; ér prison, dirac er soudardéd, hardehtæt én hur honzeu hag én hur sellen. Sel-rustoh ha poéniussoh e oé aveid-omh en dont affær doh er gueih payanned-cé, sel-eurussoh en hum gavemh a pe hellemh digueor hur halonen d'er joé ha d'er gonfiance guet er grechénion e ze d'hur guélét. Ni ou reccu é cumun é carter en entru Berneux. En ol ou hanàn quènt-pèl aveit bout crechénion; rac on santeleah e splann rai a zianvès. Neoah n'ou dès nitra de zougcin; Cai, dén mad ha léal, e zou carguet ag on hondui. Deu zén couh e zas ni de d'hur guèlét; ind e regassé d'emb grat vad er grechénion hag en anquin ou devoé é vout dispartiet doh ou zadeu. Unan a nehai e gonzé quer reih, ma hellemh comprenein er péh e laré : « Ol en ilisien ag en Europ, e lare-ean, en dès ou martyréd; hun hani n'en dès chet boah hé ré, hag a houdé mar-a-vlai zou en en dès pliget guet Doué rein d'emb unan-benac. Larétè bet d'emh penans quènt-pèl er roué e hrei hou laquat d'er marhue; ni hou pèd enta d'hon pout chonge a han-amh ér baraonis, ha de houlen guet Doué hugulion aral eid hur heih llis disconfortet. » Er hrechén nehné-zé e honlenné ehné guet-n-emb mar boé un dra vad gonlen merhnel aveid er fe, hag, én ur gonz él-cé, é galon e oé lan a joé; chomet en devezé guet-n-emb betac en noz, pe ne vehé deit en den mad Cai de larèt d'emb é oé mal hum zisparti.

Ni e hellché hoah conz d'oh a hitleib a verchen a garanté hun nès het receuet a herh er grechénion aral, péré e zou deit on hunan het dor er prison de guenig d'emh ou maden. N'ancoéchemh jamæs ur grechenès, de hehani hun nès reit en hanhue a Rachel, rac ma oé haval doh er hatriarchéd. Hi e zé peb sul

d'hur güélét, é sigur conz doh unan ag hé bèrent, prisonnér ehué guet-n-emb. Deustou ma hum laqué tost d'en eutru Berneux, n'hellemb quet neoah devis guet-hi; mæs hé handerhue e laré ar hi lerh en nehuétedeu hi doé de rein d'emb. Ean-é en dès disquet d'emb é té a ziabél de guer er roué aveit güélét en neu dad. Hi e ré d'emb güéhavé fréh ha nebedigüen argand. Hi e hré ehue un diguemér mad ag er brisonnerion aral hag ag er soudardéd; ehué gorteit e oé dalhmad guet hirreah. É pad ma taibremb, he deulegad e oé ar-n-amb, hag en dar e ridé a nehai; he huannadeu e oé quen hirvoudus, ma sàué er bleau ar hur pennen guet en eun ne vezé bet hanàouet aveid ur grechénés. Ur huéh hé halonnad e oé quer bras, ma sàuas eit monnet d'hum gobein ardran ur pilér eit ne vezé quet bet güélet dré er soudarded. Aveit rein dehi er blijadur d'hur güélét pélloh amzér, ni e yé de bonrmein ér hoard ag er prison. Hi e chome pél étal en or é sigur devis guet hé handerhue, hun nès hanhuet er *brér bihan*. Ur sul, Rachel ne zas quet d'er prison. Ni e gredas nezé é oé bet casset er brér bihan d'ur prison aral; a hondé n'hun nès chet güélet Rachel; én gorto-omb ag hi havouet é mesq er boble, étal er chalfaud, en dé choéget aveit hul laquat d'er marhue; mæs, allas! taulet e zou bet termein d'en dé eurus-cé! Pegourcé é tei-ean? Volante Doué revou groeit! Én hirvond-cé, ni e bed en Eutru Doué aveit Rachel hag eid ol er grechénion aral en dès bet discoeit d'emb er vrassan carantè.

Chetu azé, Eutru, ul lodeenic ag er bonsolationeu en dès bet reit d'emb en Eutru Doué, pébani e hoarne d'emb ré brassoh hoah. Ni hun nès bet güélet ér gambre a lis, do béhani é oemb bet casset, en tri covézour a Guang-tri, péré e oé inou ehué aveit bout

atteret, martezô aveid en niguentvèd guêh. Dispartiet en eil doh éguilé, a boén en hnn nès-ni hum huélet un herradic amzér. Guet pêb plijadur en hur bebé-ni neoah boquet d'ou rangennen ha mélet cotibunau madeleah en Lutru Doué, péhani e scùille ar-n-amb é bræceu! Un dé, Cai e laras d'emb é oé ur hrechén doh hur gortoz én ul lèb distro ag er prison; quentêh ni e yaa d'er havouet. Peh ur joé guélet inou Philip Phé, er youanquan ag en tri covézour a Guang-tri! En dén youanq-cé, dré é zouster bag é gonzeu mad, e seblanté d'emb un æl deit ag en nean. Deit-oé er mæz ag er bassefos é sigur monnet de brenein remædeu: bout e oé guet-hou ur soudard crechén. Diez vehé larêt d'oh ol er blijadur hun nès bet cavet én é gompagnoneah. Er gloès hag en anquin brassan e drézas neoah é galon a pe glenas er pêb hur boè-ni bet d'andur, hag a pe gonzas d'emb aen-memb a dourmanteu en eutru Delamotte; mæs læn e oé a joé a pe zevisas d'emb é ré-ean. « Er baraouis, e laré-ean, arlerh péhani é hirvoudao, e tal erhoal nr boèn-benac. Jesus, hur Mæstre mad, en dès discoeit d'emb en hent. » E gonzeu e blanté dôn én hur haloneu, hag é vin joyus e gresqué hur grêd hag hur honrage.

N'bur boé quet hoah nezé aebihuet guet er gambre a lis; ni er pedas enta d'en dout chonge a han-amb diar en Eutru Doué. Arlerh quement-cé, ni hum ziapartias én ur houlen guet Doue er græce de verhuel er memb dé. Ean e zou hoah deit liès d'hur guélet, perpet idan goarnation er soudard crechén-zé, hanbuet *Lorenzo*. Philip-é en dès eluë disquet d'emb é oemb condannet d'er marhue. Biscoah hur halon n'en doé bet mui a blijadur eid a pe gleuezamb er bonzeu-men : « Hui e varhuou é pen tri dé. » Doh ou larêt d'emb, Philip e oé avel omb læn a joé;

mæs Lorenzo e honilé : ean e zelié bout test ag en tourmanten e yemh d'andur, aveit conz a nehai d'en tri covézour, pére ne zelient hout laqneit d'er marhue meit un tamic dehuéhatoh. En hani en deveh̄é bet hur güélet nezó, hemh hun hanánein, n'en devehé quet hur heméret aveit tud condannet d'er marhue. Bras e oé hur joé, ha ni e drugairéqué en Entru Doné ag é vadeleah hemh musul. A pe zas d'emh hum zisparti, en dar e saillas a zeulegad Philip; n'hellé mui conz na larèt d'emh en dehuehan quenavou. Ag hun tu, é oemh ehné forh anquinet; ni e laras enta en eil d'égulé quenavou bet er baraouis. Perac e teliemb-ni hoah hum gavonet ar en doar!

Un nehedic amzér arlerh, Philip en dès reit d'emh hou liéreu ha ré en eutru Escoh a Isauropolis. Ė hoér, lan a nerh hag a gourage, e za hès d'er prison, ha güéhavé é ta ehué guet-hi ur verhic vihan, hanhuet Agnès, croaidur Philip. Guet péh joé en hi güélamb-ni é hoari ėn dro d'emh hag é lodein guet-n-emh durand er prèd! Merhic eurus! nn dé hi e bedou avel ur martyr en hani e zou bermen hé zad.

Chetu, Entru, er soigu en dès a ban-amh, é creis hun trchillen, un Doné lan a vadeleah hag a garanté. Hà ni e helle chom hemh cárein ur Mæstre quer mad? Hà ni e hirvondehé sciillein aveit é hloër bet en dehuehan tapen ag hur goaid!

M'el lar hoah ur huéh, ur boén vras-é bet aveid omh güélèt taulein termein d'en dé ag hur marhue. Deja ni hur boé touzet hur pén aveit m'en devehé guellet er glean troheiu æssoh hur gong, ha quemeret hur boé hun dillad caërran. Un dé, en eutru Berneux en doé distaguet é votten, ér fiance ferm penaus é té er soudardèd d'er hlasq. Arlerh en dout gorteit pél en dé eurus-cé, ni e honlennas guet Philip perac é oé

het taulet termein quen hir. Ean e rescondas d'emh ; *coû-laû*, hoah pél-amzér. Gortoz hirvoudus, péhani neoah n'en dès chet hun disconfortet, rac ni e gavé ur scüir parfæt a batiantæt ér Huérhiès glorius Vari, péhani en dès chomet pél ar en doar arlerh ma has hé Mab divin d'en nean ; én nl lod caër a Sænt, pére en des gorteit paud-mad quênt torrein el liameu ou dalhé ar en doar. Pe zebé un Æl ar en doar, hàg ean e hellebé choésein ur stad enrnssoh eid hun hani? Pedet aveid-omb, Eutru, eit ma pligeou gnet Doué rein d'emb ur garanté berhnidant hag ur grèd nerbus d'andur aveid é bloêr.

N'arrihue jamæs tra disconfortus quer fal hemb n'en dès ehué é du mad. Dnrant m'en de anquinet mission en Tong-King d'en dont collet en eutru Charrier, ni hum rejoeisse d'hur bout-ean guet-n-emh. Liès deja é ma bet casset d'er gamhre a lis, hag can-memb en dès deliet scrihuein d'oh ol er péh en dès bet d'andur inon. Hui e hellou hanànein é nerh hag é gourage dré er gonz-men laret dré nnan ag en dud a lis ; question-oé a scoein hoah er hovézour gredus-cé : « Eit petra quement-cé, e laras er mandarin hras ; deh me mès groeit rein dehou uinéc taul hah, hag ean e sehlanté cousquet. »

Hou servitour léal,

GALY.

*Lier en Eutru* Marti, *provequel ag en Tong-King, doh en tu ag er sau-hiaul, d'en duchentil carguet ag en œvre a Vrediah er Fé, é Lyon.*

Ag er guérie a Nam-Am, 24 a Galan-gouyan 1841.

Tuchentil,

A houdé tri pé pnar mis-zou, eu eutru Escob Retord en des degasset d'eign lod ag el livreu e scrihuet eit Brediah er Fé. A pe mès guélet en-hai er pèn quetan ag er vredhab-cé, péguemeut é ma streàuet hag er stad é péhani é ma hinihue, me mès quentéh laret guet er profæt : *Quement-men e zou labour en Eutru Doué, hag un dra caër-é dirac hun deulegad !* Pihue ar en doar en devehé bet guellout erhoalh eit laquat de gresquein quement un had quen distèr? Er blanten sàuet a ziar en bad-cé, e zou brassoh deja eid er guè ihuellan, frèhettoh eid er gué e zougue er muiban frèh. Pihue nameit Doué e hellehé plantein er hueu choéget-cé, ha rein dehi cresquance erhoalh, eid asten hé barreu é peb corn ag er bed? Ya, men Doué, m'hanàu ameu boa labour, rac ma boés cuhet quement-men doh er ré abil ba guelloudée ag er bed, eid eu disolein d'er ré humble ha distèr; revou mélet de virhuiquin bou ç'hanhue santel, ô men Doué! rac ma hoés choéget eit streàuein er vrediah-men er ré e zou dishanàuet guet er bed!

Chetu er ehongeu lau a zoustèr e oé ém halon, é leinein bou livreu. Nezé hoah me jointé me fedenneu, væn ba distèr, doh er ré e havalé guet-u-eign guélet é sehnel é peb lèh ag en doar eid en dnd a Vrediah er Fé. Ob! doucet un doairé !...... Er seihvèd de

a vis gonil-miquel, al liér, a berh hur proculour é Macao, e ras d'eign d'hanaonit en hou poé degasset dré dair guèh secour d'er mission peur ha disconfortet ag en Tong-King. Me houér é ma en argand ar en hent, ha me zou én gorto, guet secour Doue, é arrihuei quênt pêl guet-n-eign.

Penans é bellein-mé discoein d'oh men grat vad eid ur vadeleah quer bras? Petra vehè conzeu eid hou trugairèquat? Petra e hellehen-mé queniguein d'oh, a pe ne gavan quet memb conzeu eit mélein ël ma carehen er pêh e bret aveid omb. Mæs bum gonsolet, ô bui hun obérerion vad! Ne veoh quet e poén eid er madeu e daulet ar-n-amb. Ni e zou penr, gûir-é; mæs Doué e zon pinhuiq. Én é visericord ean e sellon doh hou ç'œvreu mad. Dré garanté eit Doué é tegasset d'er vissionnerion hou ç'alézoneu; ean en daccorou d'oh guet larganté. Hà n'en dès ean laret guêharal: « Enrus en dud a visericord, rac aveit-hai chué é vou misericord! » A zivout er honzeu-men, hui e helle enta, tud a Vrediah er Fé, credein mad é hès ur recompance doh hou cortoz én neau; hag én dé dehuêban, a pe splannou justice en Eutru Doué dirac en ol, hui er hicuou é larèt d'oh: « deit, tud beniguêt guet me zad, de guemèr bon lod ag er ranteleah e zou bet aprestet eid-oh a honde men dé crouéet er bed. Hui e hoès reit d'eign de zaibrein a pe mès bet nan, d'ivèt a pe mès bet sêhed; me zou bet nnah, ha bui e hoès bet m'en goleit; me zou bet ér prison, ha hui e zou deit d'em guelet.... Ol er peh e hoès groeit eid en disterran ag hon perdér, é ma d'eign-mé-memb en e hoès ean grocit. » Oh na caërret nn dra e zou grateit d'oh! Ob pégnement é vebet-hui nezé digollet ag hou ç'alézoneu! Eit-hai bui hon pou abont un trezol pêhani

ne vou quet dismantet dré er mergle nag er prinhuèd, hag el lairon n'el lameint birbuiquin guet-n-ob.

É gùirioné, tud a Vrediah er Fé, Ha hui e helle huannadein arlerb un dra-benac douçoh? Ni ne bellamb ehué grattat d'oh nitra gùel. N'bun nès quin d'hobèr bermen, meit goulen guet Doué a guement ma hellehemb, ma rei d'ob ér bed-bout er madeu en dès grateit d'er ré e hra vad d'ou nessan ér bedmen. Guet plijadur é pédehemb perpet eid oh. Petra douçoh eit pedein eid er ré e hra quement aveid omb! a p'en dé requis d'hur hrechén pedein memb eid er ré e hra droug debou é peh kis.

Deli-é d'emb enta sehuel hemb arsàu hun deouro trema en Nean eid oh-bui pèré, dré bou pedenneu bag bou ç'aiézoneu, e zou perpet prest de vihannat hur poénieu. Ya, ni e bedou eid ob; mæs ni e bedou ehué eit ma cresquou Brediah er Fé, pébani e zou choéget guet Doué eit streàuein ér bed é lézen santel; ni e bedou ehué eid er ré vibue bag er ré varbue ag er vrediah-cé.

Open m'en dé lodéc é œvreu mad er vissionnerion er ré e ra dorn debai, open ma vé laret pedennen é spécial eit-hai, bout e zou hoah é peh viquélage ag er vro ur gustum cooh, hag e zou laret ur hueh ér suhnn en overen eid en ohérerion vad ag er missionneu. Eid ob-hui, ne veoh quet én arvar, hui e vou lodéc ér madeu spirituel-zé. De gonil sant Françes-Xavier, patrom bou prediah, ol er vissionnerion ag en Europ e zou amen, ha mé, ni e laron en overen eid en dud a Vrediah er Fé, hag aveid ol er vélean streànet ar en doar eit predég en aviél. En Escobéd a *Vètellopolis* hag a *Ruspe* e hrei ël omb.

Él ma hanàuan er gréd e boés de hout en doairieu ag er hroyeu-meu, me hrei er péh e hellein eid oa

davé d'oh. Hui e bed Doué eit ma cresquou dré-men lezeu J.-C.; pedet ebué eid omb-ni missionnerion peur ha disconfortet; pedet e spécial eid on-me: muyoh a zober a mès eid er réral.

MARTI, *provequél.*

*Lod ag ul liér en dès scrihuet en Tad* SERRANOA, *proculour er vissionnerion a Spagn én Tong-King, en tu ag er sâu-hiaul.*

Macao, en deuzécvéd dé a hourhelin 1842.

Donçat e ra, trugairé Doué, en tampest eahus e oé prest de zismantein en Ilis Annamit, hag en amzér de zonnet e seblant bout aménoh. Receuet e mès, a nehué-zou ul liér a berh hun Tad provincial, scrihuet en drivéd dé a vis gourhelin. Ean e lare d'eign él liér-zé é ma bermen er vélean é peah, hag e bellant, non-pas hemb quin chom én ou zyér, mæs hoah lahourat é mesq er grechenion ha reïn dehai er Sacremanteu. Hui e huélou splannoh péguement e hellamb bont én gorto a guement-cé, en ul lennein e gonzen.

« Ne houyan quet, e lare-ean, petra e hoarne en Eutru Doue d'emb, neoah, e huélet er péh e dre-meine hermen, un amzér eurussoh, e pehani e houmion hras er religion, e sehlant hout digueor dirac omh. Chetu aboel er péh e hortamh, ha credein e ramh é ma diazéet mad hur fiance. Ni e huéle muyoh a hréd hag a duemdér é mesq er fidélèd. Abad er hoarcis, é vezé carg en ilsieu hag er chapelieu a dud. Inou, ind e laré ou fedennou a voéh ihuél, deustou d'en danger en devezé martezé güelet e quement-cé mar-a-unan, rac ne oé quet hoah dislaret

splau ordrénancen en tyrantèd. Er péh a ziscoa d'emb é oé a berh Doué è hrent quement-cé e zou rac n'en dès chet conchet droug ar hanni a nehai. É contrel, grèd er ré e houlenné er vadient e zon deit de vout hrassoh, hag er grechénion en doé dré zonjance troeit cain d'el lèzen, e ziscoa bout glabaret. A nehai ou hunan ind e houlenne donnet én dro ha gobér pénigen. Haval-vehé è ma hibannéit connar er vistre ag er vro én hur hevér. N'en d'int quet hoah, gùir-é, dougnet hras aveid omb; mæs laret-vehé ne gredehent quet mui gohér quement a zroug d'emh. Er roué nehué n'en dès hoah groeit nitra inep d'er grechénion; é œvreu e ziscoèhé quèntoh en en devehé hoant de zislarèt er péh en dès bet groeit é dad. Er grechénion prest de vout lahet è amzer er roué couh, e zou lausquet on huhé guet-hai, ha revé ma credan, é veint laqueit quênt pèl é liberté. Open, er ré e oé gùèharal hun éneberiou hrassan, ha perpet prest do chervige counar en tyrant, n'en dint quet mui é carg; taulet-ind d'on zro ér prison e véritent dré ou goal drettemanten hag ou laironcien.

É mesq en tyrantèd-cé, é hès unan hag e zou remerquet drest en ol, rac ma oé gùèharal én nr stad forh ihuèl, ha m'en dè hinihue discarret forh izèl. Idan er roué Minh-Menh, é oè er hetan ag en dud a lis. Torret-é a garg, hag é ma hermen én ur bassefos tihouel, sammet ag ur rangen e bouise seih uiguènd livre. Ean e hanàn can-memh é ma idan goalen en Eutru Doué, ha credein e ra é ma couèhet ar è bèn goaid er grechénion en dès scùillet. Bermen ean e houlenne liès péhani ag er vartyrèd e zou er chelenettan er haraouis, eit m'er pedou de zistannein colèr en Eutru Doué én e guevèr ha douçat é hoénieu.

Ol en drongueu couèhet ar er *mandarin-mon* e

zon sellet guet en ol él ur hnnition ag en Nean, eid er péh en dès andnret ag é berh hur bredèr aveit dihuen er fé.

Er memb tra e zou arrihne guet er goarnour Trin-Kan-Kang, pébani en dès groeit ehué qnement a zroug d'hur religion. Ean e oe qnetan trezolèr er roue; taulet-e het a garg dirac en ol. É mant ou deu ran-gennet er prison, ha quènt pél en ou devou de rescond eid en ol droug ou dès groeit de lèzen Jesus-Chrouist. Deustou m'ou dès tud ihuel d'ou dihuen, poèn ou devon doh hum denn, rac er roué e hanàu ol ou fallanté é quevér hur bredèr.

Er ré e zou bet lodèc én ou zorfætten, e zou spoutet é hnèlet er péh e zou digouèhet guet er ré-men. Gûeharal, ind e glasqué el lehieu er ré splannan eid hum gleuet inep d'er grechénion; ha hermen no gredant quet mui hum ziscoein. Dispriset guet en ol, boéh ou housciance e gresque hoah ou foénieu. Bélean faus douèèd Minh-Menh én dès ehné billeih a zoujance én ou haloneu. E léh gobér droug, él e raug, d'er grechénion, ne gredant quet mui memb ou sellet én ou face. El lehieu er ré cuhettan, n'en dint quet rai dihouel eit-hai. Dougein e rant, havalvehé, ne arribuché guet-hai él gnet er ré a béré en e mès conzet, rac m'eu dint bet lodèc én ou goal-oberen. Él-cé é ta de vout güir conzeu er Sperèd-Santel a pe lare: « en dud santel e huélou, hag ou halon e vou carguet a joé; er ré fal e vou méhe-queit, ha ne gredeint quet sehuel ou boéh. »

Chetu er péh e lare d'eign er vequél provincial én é lier: é galon e zou lan a gonfianre. Credein e ra é hellou quènt pél sehuel a nehue er péh en dès discarret counar en tyrantèd.

SERRADOL, *missionnèr apostoliq.*

*Lod ag ul liër en dès scrihuet en Eutru* Masson, *missionnèr apostoliq, d'en Eutru* Ferry.

Tong-King, ag en tu ag er hub-hiaul, en hnezècvèd de a hourhelın 1842.

Eutru,

Er roué nehué n'en dès chet hoah laqueit goaid er vartyrèd de ridèc. Hanni ne houér petra-é é chonge é quevèr er grechénion, rac dén n'en dès ean eleet é conze mad na fal a nehai. Donjein e ra martezé hum ziscoein er péh mé ma quênt bout hanàuet aveit roué dré berh en ampelaur a Chine, idan péhani é ma. Mæs bermen m'en de hanàuet èl mæstre é ranteleah é dad Minh-Menh, ni e honyou quênt pèl mar venne bout eid omh un tirant. En dud ag er vro e houér, a ziar ou houst, en ou dès nr roué nehué. Ean en dès trèzet el lod muihan, ag é ranteleah eit monnet d'er guér capital de guemér possission ag en Tong-King. Biscoah hanni ag er rouéèd a zré-men n'en dès quèrhet guet quement a zigueoreucaèr. Quênt ma arrihué én ul léh, ol er hohle e yé de hleinat en hênt. Hèd-a-hèd d'en hênt é hès bet sàuet tyér, nepas hemb quin eit-hou, mæs hoah eid er soudarded hag en duchentil e oé guet-hou. É peb leh ma tiscuéhé é oé groeit d'er bihannan puemb ty ar-n-uiguént, ha laqueit e oé én-hai er glouistrage hag en tren caërran ag er vro, just èl pe vezé bet deli dehou ehom dalhmad én-hai, ha neoah ne hré meit quemér é brèd ha monnet pèlloh.

N'en dé quet ean-é en dés reit argand eid er frayeu bras-cé, mæs é sujite. Eid ou digolle, ean en des hum ziscoeit dehai er péh on dès caret. Dre-men er roueëd en des er guis d'hum guh dirac er bohle; Thieu-Tri, donguet ar ur gadoair ihuel, e hellé bout guélet guet en ol. Sul el Loré, ean en dès tremeinet é Nghean, un hantér-leau doh el léh é péhani é choman. Æ-e gout penaus ne més chet clasqnet mont d'er guélet.

Ur huéh arrihue ér guér-vam ag en Tong-King, ean en dés gorteit inou ambassaderion en ampeleur a Chine. A p'en dès bet receuet guet-hai er merchen ag é houvoér, ean en dès hoah tremeinet dremen sul er Pantecoust, mæs d'er fonnaplan ha casi hemb hont hanàuet guet den.

Me houér e hes het laret hillcih a zroug ag er roué nehue-men; neoah ni e helle bout én gorto ne vou quet quer fal einep d'emh él é dad. Guir-é é hès bet quemeret ha condannet a nehué-zou missionnerion; mæs credein e ran é ma quement-cé quéntoh labour Minh-Menh eid hani Thieu-Tri; rac hennen n'en dès chet hoah téhet dislarét lézen é dad. Lod ag hur breder, prest de vont laqueit d'er marhue, e zou hoah hihue, lod aral e zou é liberté, ha réral e zou bibanneit paud mad ou foénieu. Ni e selle en dra-men él ur merche a vadeleah a berh er roué nehué, ha drë guement-cé, ni e grêde é vou eid omh aménoh en amzér de zonnet. Dré-men, ur mah ne helle quet dispenne er péh en dès groeit é dad. El-cé lézen Minh-Menh e bonisou perpet ar-n-amh; mæs mar d'omh lansquet é peah, chetu ol er péh e houlennamh.

Ne garehen quet larét ne vou quet mui groeit droug d'emb; mæs neoah, ni e zou hillcih æssoh hremen eit ne oemb idan er roué aral. Er bayanned ne gredant

quet mui bout quer fal én hur bevér. Haval-vehé ne fautahé quet mni ehué d'er mandarinéd hum vélein ag er grechénion. Eid bur bredér, en dangérieu é péré é mant bet en dès reit nerh dehai. Guéharal, a pe gleuent conz a nnan-benac laqneit d'er marbue, ind e sponté, ha ne honyont mui petra e hrent; mæs bermen, mar conéh ur missionnér étré deourn en tirantéd, mar bé lamet é vuhé guet-hon, ne braut quet calz a gaz. É quemcnt-cé, ind e huéle un test muyoh ag er hnirioné ag en aviél hag un inour eid bur mam santel en Ilis. Me zeli larét d'oh ehué en en dès hun Tad santel er Pab cresquet bras nerh ha courage er grechénion, a p'ou dès gouyet penaus é venné ma vezé bet quéut pèl inouret él Sænt er ré en dès collet dré-men ou buhé oid er fé.

Bermen ni hun nès hilleih a labour; mæs na scannet-é hur poénieu! Haval-é guet-n-eign n'en dès meit ur blai ma on missionnér. Mo mès quitteit el lèh é péhani é oen cuhet eit ridéc arlerh men devéd fariet, bemb n'en dès arrihuet droug guet-n-eign. Oh! pégnement a zobér en on doé ag ou bugul! A houde déc vlai, lod ag er gueib crechénion-men n'ou doé quet cavat béleg erbet. Oh! guet pégucment a blijadur en er cheleuant-ind bermen! Guet pégucment a bréd é tant-ind d'er havouet! Mæa, allas! ancoéheit ou dès pedoat er péh a houyent a zivout lézen Jesus-Chronist. Mo mès déc catechimour doh ou disqnein a dro en dé; mæs hag en em behé-mé uiguénd, ne vehé qnet erhoalh eit coulantein er volanté vad ou dès eid er religion.

De honition Pasq dehuéhan, no oé quet nombre erbet d'en dud deit d'em havouet eit santeficin en déien-zé; é raug er bersécution, én amzér caërran ag en Ilis Annamit, ne oé quet gùélet muyob a bréd é mesq er fidéléd-

Goaid er vartyrèd e zou ehuè eid en Tong-King nn had a grechéneah ; a houdé er hoareis cand a bayannèd en dès goulennet er vadient. Biscoah én nn amzér a beah, ne mès guélet quement aral é tikzel ou faus lézen.

Deuston ne zougean quet ma tei er grechéniou d'em havonet, neoah, ne gredan quet ehué mouiiet é peh léh ma vehen goulennet ; me gasse nr hatechimour péhani e ra tu d'eign er peh e helle. Abad er suhun, ean e zisque il lézen d'er grechénion nehué, ha d'er sadorn, ean e za én dro guet er ré e zou prest de govessat. Me hra ol er péh e hellan eit tolpein tro-ha-tro d'eign men devéd streàuet a bep-tu. Mæs péguement a visér eid on! Rèd-é mâguein me hatechimerion, open hilleih a grechénion hag a bayannèd. Me mès guhavé beta tregond én un dé ar me houst. Èl m'en devehé martezé quement-cè a dud chairret ém zy tennet un droug-henac ar-n-amh, chetu penaus é hran : me laqua lod é tyér er grechenion vad a guér, ha me bai puemb planq hamdé eit peb-unan. Quement cé e zou distér; mæs dré hir amzér, é ma ret d'eign hoah cavouet hilleih a argand. N'hum glémman quet. Hå me hellehé gobér guel implé ag er péh e recenan a berh Brediah er Fé? Hå n'en dé guel d'eign er rein d'er grechénion peurmen, eid er hasse d'er mandarinèd, él er hlaieu tromeinet, èid en devont guet-hal er peah eid ur ber amzér ?

C. MASSON, *missionnér apostoliq.*



## MISSIONNEU AG EN AMÉRIQ.

*Stad é péhani é ma er religion én ul loden vras ag en Amériq.*

A boudé er blai 1827, en Escobèd ag en Amériq hum zastum peb tri blai én ur boncil. En entre Eccleston, Arhescob a Valtimor, e scrihue d'er fidèled ag é escobty en hum dolpon, é Baltimor, d'er huarzèc a vis mai, er buemved concil; hag ean e houlenne er secour ag ou fedenneu aveit tennein bennoh ea Entru Doué ar er hourhemeneu e zeli bout groeit inou.

Ur gonsolation vras-é guélet péguement é pourfit el lézen a grechéneah én Amériq. Casi én ol escobtyen é cresq bamdé en nombre ag en ilsieu, ag er holégieu, ag er houvandeu, ag en tyér a charité. Mélein e brér é peb leh abiltæt, gréd ba nerh en Escobèd. Er venéh hag el leannési e zou aellet guet respet hag ansueh, hag e zougon fréh précius aveid er religion. Er vam-ty a leannési er Charité a Valtimor, sànet ér blai 1809, en dès nàu ha cand a verhèd. Tair ha den-niguéud a nebai en dès groeit profession; bout-zou pedair novice ha hantér-hand, ha seih e zou én gorto a vout novice imbér. Deu gand leannès aral, ag en urh caër-zé, e zou impleet er missionneu ag en Amériq. Ind e guemer soign, dres peb-tra, ag er ré clan hag ag en orphelined, hag a hohér scôl d'er merhèd peur. Couvandeu er Visitation, en Urselinèd, er Harmelitèd, Sant-Dominiq, el leannèsi ag er Brovidance, a Galon sacret Jesus, el leannèsi a urb Sant-Jojeb ha St.-Uissant-a-Baul, e zou stanq

bras ér vro-cé. Bout e zon ehué couvandeu pantrèd a gasi quement urh e zou, scólageu ha brediaheu a bep sort. Bout-zon hoah, idan en Escobèd hag er Vélean, calz a gompagnoneaheu tud abil, carguet a zihuen er religion; hag en Tadeu ag er mission, idan hoard hrediah er Fe, e zou institutet aveit streànein en hanàuediguéah ag er gùir religion het er broyeu pèllan, gouihuan ha dishanàuettan.

Er gompagnoneah, crouéet a nehué-zou é Ballimor aveit gobér livreu a zivout er religion catholiq, en dès groeit ur vad hemb som. Er gazetteu catholiq en dès ehué cherviget bras aveit dismantein en drompercah hag er guen, ha streàuein er buirioné. Brediaheu Sant-Yehan-en-Aviélour, aveit gobér œvreu mad revé er horv ha revé en inean, en dès cresquet er fé hag allumet er garanté ér haloneu. Bout-zou hoah compagnoneaheu a charité é pèrè damèd youanq e soulage er beurision; compagnoneaheu aral aveit campen en ilisieu hag en autærieu; compagnoneaheu aveit disquein er hân hag er musiq. Bout-zou calz a hospitalieu aveid er re clan, retiranceu aveid en intanvésed e zou én diovér, ha lehieu aveit receu en orphelinèd casi é peb canton. É Richemont e hès ur gompagnoneah a charité, un aral é Norfolx, aveit secour er famcilleu peur, hag er gompagnoneah aveit streàuein er fé é Cincinnati en dès groeit ur vad hemb som. Er gompagnoneah aveit sehuel en ilisieu en dès ehue dacoret ur chervige bras. Er missionneu aveit conversion en Indienèd e zou het ehué gourheménet de hedenneu er hohla ag en Amériq dré er honcil ag er brovince. Él-cé, ol en œvreu mad e gresque ér vro-cé.

*Litér scrihuet dré en Eutru* SMET, *missionnér a gompagnoneah er Juistréd, d'un Eutru ag er memb compagnoneah.*

A ziar vord reuier er Platte, en 3 a vis mai 1841.

ME ZAD CARET,

Chetu-ni ér fin én hent aveit monnet trema hur *Mannéieu-Rehir*. Groeit-omh deja doh er boén ag er voyage; é omh én gorto hras é tei hun treu de vad; hag azéet-omh, én ær ma scrihuan d'oh, ar vord ur staer n'en dés chet hé far ér hed. Hanhuet-é er *Platte* dré er voyagerion.

Hui hou pou deja gonyet, dré el liéreu e mès scrihuet d'oh arlanné, é oen bet casset de gavonet er *Penneu-plat* aveit gont mar on dehé digueméret mad er vissionnerion e honlennent a boude guérço. Diblacet em boé a Sant-Loeis é mis imbril, ha me arribuas ar vord er Holorado, léh é péhani é teliemb hum gavonct ér memb amzér guét ur vanden tud gonihue deit én arben d'emb. Me huélas boah calz a bohleu aral, ha m'on havas ol prest-caër d'hun digueméret mad; guet er chonge enta d'hobér volante en Eutru Doué é qnevér quement a grechénion, deustou d'er gouyan e dosté ha d'en derbian e zé d'eign mar-a-huéh, m'hum laquas én hent aveit trézein a nchué en deserh bras em boé deja trézet, hemb quin ambrogour meit en hianl hag er stiréd, é creis er mannéieu hag er pradeu-cé hemb fin, hemb quin goarnour meit ur boub sondard de Vonapart, é creis niguénd pohle ancmis; hemb quin pourvæsion meit er péh e ré Doué d'emb ean-memb é creis en deserh

quer sèh ha quen hir. Ne gonzein quet ag er péh e zigouéhas guet-n-eign abad un bent quen hir ha quen dangerus; seribuet-é bet quement-cé én ul liér e hanüuet merhat deja.

Me arrihuas è Sant-Loeis é creis er gonyan. E cleuet en nehnétéden vad e zegassen a herb er Pennen-Plat, er supérior e ordrénas d'en eutru Point, guénédic a France, d'en eutru Mangareni, guénédic a Rom, de zen vrér meneh, sànet ag er Belgiq, ha d'un aral, gannet én Allemagne, donnet guet-n-eign.

Me güittas guet-hai Sant-Loeis èn déieu quetan a imbril, ha d'en nàu ag er memh mis me zoaras é Westport. Bout e oé inou, én tu déheu ag er stær hanhuet Missouri, ul logic é péhani en doé marhuet, en déieu quênt, ur gueih voès gouihue. Chetn el lèh hur boé choèget guet joé eid hul logeris; rac ne zeliamh mui hur bout aveit dameurance, durant misieu a bêh, meit ur gohan, é creis déserheu hemb fin.

Ni e yas d'hun hènt a Westport d'en dèc a vis mai; hag arlerh hur bout trézet hro er Shawanéèd hag en Delawarèd, ni e arrihuas è puemb dé ar vord reuiér er Hantsèd. En treu, er hirri, hag en dud e dréas er reuiér-cé én ul læstre groeit guet ur huen crouiset. Quentéh èl ma honyas er Hantsèd, péré e oé deit èn arben d'emh, é hemb d'arsàu ar vord stær er *soudardèd*, tost d'er guêr é péhani é ehomment, ind e yas d'er puar-zroèd, ha hèh erhoalh ma oé sàuet hur hoban, ma tas er mæstre hraa a nehai d'hur güèlet guet huèh ag é dud guellondeccan, er choège ag er vrézeiaerion ag é vro. Ind hul laquas d'azéein ar un dorchen, de losquein guet-hai ur bimpad butnm aveit merche ag er garanté e oé étréz-omb, hag e ziscoas d'emb el liéren en doé reit dehai er gouvernemant ag en Ameriq a zivout ou

homportemant mad. Er mæstre e ras d'eign deu vrézelahour ag é guérent; armet-oent prest-caër d'hobér brézel; unan en doé ul lance hag un diren ar é galon, aveit parrat doh tauleu en anemis; en aral en doé un arbalet, hireu, ur sabre uuah hag ur bollièr groeit guet craboneu pnar ours en doé eanmemh lahet ag é zorn. Ind e zalhas sonn én ou léh, de laréd-é, étal dor hur hohan, abad en tri dé hag en tair noz ma oe het requis d'emb gortoz er ré ag hur hompagnoneah e oé chomet ardran. Quênt monnet d'hun hent, ni e ras dehai donæzonneu dister, péré e achihuas gonni d'emh ou haranté.

En nandéc, ni e zalhas ar hun hênt. Bout e oè a han-amh tro-ha-tro de zèc-ha-tri-uiguênd a dud, hag open hantér-hand a han-amb e oé é stad de zoug en arm; él-cé n'hur boe nitra de zougein aveid en hênt hur hoé d'hobér. Tré ma hé el loden vras ag er vanden de gavouet er holern, un Anglès youanq, en eutru Point ha mé ni e droas a glei aveit guélet unan a guérieu er Hantséd. Én ur dostat d'ou logeu, ni ou havas haval mad doh en torelleu grein e huelèr goudé er vedereah, pé quêntoh doh logeu sabotérion, péré n'en dès, é creis ou zy, meit un toul e chervige de eheminal ha de fenestre. En ur e zon muihan én tu diahuéleccan ag en ty. En hnléd e zou é creis pedair perchen e chervige de harpein el lein ag en ty. Er gulëieu e zou laqueit tro-ha-tro diabarh ag er vur; él léh e zou êtré er gulëieu hag en tan, e ma eu dud pé én ou sau, pé azeet ar grohen lonnéd hag ar dorchenneu bren. A pe zas d'emh monnet én ty é oé bet reit d'emh de azéein un dorchen ér sort-ze ha tusplegueu. Ne vehé quet æz larét ol en tren curius hur boé guélet abad en hantér-ær hur boé tremeinet guet en dud-cé. Em hout e bran

de larèt d'oh en on dès nr min hardèh, ha neoah douce hag amiable. N'en dès meit er merhèd hag e labour aveit gùir larèt; haval-vehè n'en dès dalhet meit-hai de honnit ou bara doh en huis ag ou zàl. Er gueih merhèd gouihuecé e labour hemh arsàu, hag aveit ne veint quet queu distroeit a ou labourieu requissan, ind e stague er rè a ou bugale ne guèrhant quet hoah doh ur hlanqueu, aveit mirèt n'hum vlesseint quet. A p'en dint én ou logeu, ind e laque er planquen-zé, péhani n'en dé nag nr havel nag ur gadoair, mar-a-huèh ar ou gule, mar-a-huèh étal ou zreid; a p'en dant én hent, ind en dougue ar ou hain, pé er stague doh er holhéden ag ou roncèd; ind e sleige open ar ou lerh el lonnèd e zougne er gohan, on treu ag en tyegueah, ha ghèhavè armage ou friedeu.

Er hautrèd n'on des quin d'hobér meit giboès ha gobér brèzel; mæs arlerh qnement-cé, a p'en dint idan ou hohaneu, penaus e tremeinant-ind ou amzér? On hrassan sourci e zou ivèt ha daihrein; goudé quement-cé é hoariant er harten, é cousquant, e vutnmant, é conzant a on moliahen, é tennant ou barhue hag er bleàu e zon drest ou deulegad. Penans-henac mé ma er gustum é mesq el lod muihan ag en dud gonihue lezel ou hlean de gresquein, er Hantsèd neoah e hnm douze nuah-pil, nameit ur bouchad hleàn e lausquant ar lein ou fen aveit laquat en ou mesq nr hluen tenuet a lost ur splaouèr. Ne gavant nitra hrauoh ar ben ön dèn aveid er hlnen-zé. Mæs open er hluen-zé, e sellant el ur hragueris, ind e verche un dro rù a zianvès d'ou deulegad, andenneu rù, pé guen, pé dù ar ou face; ou discoharn e zou goarnisset a vouclen feyance pé pourcelæn, e goueh ar ou discoai; ou fri e zougue nr boncle groeit revè fantasi peb-nnan. Ou dout e hrant tru-

ha-tro d'on goug ur gacolic e gonêh ar nu balon ha doh péhani è hès staguet ur mantal couivre pé argand; ou divrêh e zou goarnisset guet hraguerissen dir pé couivre, hag ou deourn goleit guet manégueu ag er memh mantal; bout e zou tro dehai ur hronis è péhani è hès ur sah hutum, lèh d'ur goutelas ha d'ur himp; on boten læri e zou goarnisset guet drein él un hérisson guet é bicqueu. Mar ou dès nezé, aveit chervige de vantel, ul langer ne vern peh lihue hi don, ind hi zolpou tro-ha-tro dehai, ha ne vanquou nitra én on gusquemant.

Er Hantséd, haval é qnement-cé doh en ol dud gouihue aral, ne gonzant pe ne chelenant conz a religion meit guet er hrassan respet. Memh a p'en dint counarettan, é hellér guélet péh quer stagnet-ind doh on lézen. Jamæs ehné ne guemèreint er himp de vntumein hemb offrein er hetan bégad d'ou faus douéèd. Amen, me garché guellêt merchein d'oh en ansnêh, en dinérdæt, er respet e ziscoas tri a nehai én ur hnélet un *Ecce Homo*, é spécial a pe oé bet laret dehai è oé er pèn-cé enrnoet a spern porteléd Salvér er bed. En dud-cé e oé neoah ag ur bohle en doé, tri mis quént, laqueit a béhien, hemb truhé, puar-uiguénd moès ha hugalé ou anemiséd. Ha perac? Rac ne sellant quet er vanjance él un drong; er vanjance e zou memh un dra vad revé ou lézenind. A p'hum dolper aveit monnet de vrézellat, é pedér aguènt en douéèd ag er vro, hanhuet Manitouêd, aveit receu drê-z-hai er græce de laireah calz a ronséd ha de lahein calz a dud. Clah, hemh en aviél, ou laquat de gomprenein n'en dès chet inour é lahein un anemis hemb armage, ur voès hemh dihuen, ur hroaidur dilausquet, e vehé col poén. Neoah, mar da un anemis a nehou é hunan d'ou her,

ne hrër drong erbet dehou abad ma chome abarh ; mæs quentèh èl mé ma oueit d'é hènt ag er guér-zé, goah arzé dehou mar couëh ètré deourn é anemisèd; rac laqueit-vou d'er marhue bemh truhé. Neoah é mesq mar-a-hohle aral ag er vro, él é mesq er *Penneu-Plat* hag er *Bouleu-Scoharn*, n'en dé quet permettet hum vangein ; ne gredant memb é ma deliet hum zibuen dré nerh meit a p'en dé agrén requis. Ha perac é pardonnant-ind d'on anemisèd, abad m'hum vanje er réral? Rac m'ou dès bet er bonheur d'hum gavonet lièş é mesq en Iroquoïèd catholiq e zou deit d'ou bro ag er Hanada.

N'en dé quet èl-cé en hum gandalh en dud gouihne aral ag en Améric : aveit-hai, laireah ou anemisèd e zou ur vertu; hum vanjein, hag hum vanjein hemb truhé, mar d'int bet lairet, e zou sellet guet-hai èl un œvre mad, èl un dra e vérite mélation. Doar erhoalh ou dès de labourat, er vistre ag er républiq e zigueor memb doar dehai; mæs ind ne hrant meit pillal. Ne vou meit er religion e hellou ou douguein de labourat.

A pe zas d'emh donnet d'bun hent a gnêr er Hantsèd, er hetan soudard ag ou bro hag unan ag ou habitenèd e zas d'hun amhrogue betag en trenoz vitin, hag ind e vehé deit pélloh guet-n-emh, quenavé ma tougent er Pawnééséd e zelié donnet d'hum vanjein ag el lahereah a béhani e mès deja conzet. Arlerh ou dout bet guet-n-emh un nebedic hutum de garguein ou fimpeu, ind e yas d'ou hér dré en hent berran, ha mad ou doé groeit; rac, u'hur boé quet groeit deu zehnéh quêrhet, m'hur boé guélet ou anemisèd é arrihne. Penans benac ma hès déc guéh mui a Bawnééséd eit ne zon a Gantsèd, er Hantsèd e zou bet casi perpet er vistre, rac ou anemisèd n'en d'int quet tud queu

nerhus na quer courajus. Neoah, él m'ou doé hum guemeret mad, hag el ma oent counaret dré er chonge ag er peh e oe tremeinet er gouyan quènt, ni e gredé e hent de boal auzein ou anemisèd. Den zé goudé, ni ou guelas é tonnet ar ou faseu. Unan ag er ré guetan e dostas d'emb en dén bleau un dén staguet dob brid é jâu, un aral un ansaign amerikân troha-tro dehou, él ur merche ag ur victoër. Ni e chonge enta en ou doé foettet er Hantsed. Mæs, a pe oé bet gonlennet guet-hai penans é oé tremeinet en affær, ind e laras d'emb n'ou doé quet memb güêlet en anemis, hag en ou doé nan bras. Ni e hras dehai de zaibrein ha de vutumein; ind e zaibras, mæs ne venezant quet butumein. Nezé, hemb gortoz nr prèd aral, ind e yas d'ou hent guet ur min e ziscoè ne oent quet rai goutant. En disparti prompt-zé, er bimp lausquet a costé, ou goust aveid el laironci, ol ,en dra-zé hul laqué de zougein, non-pas mar caret-hui aveid omb, mæs aboel aveid bul lonnéd bag hun treu; mæs, trugairé Doué, n'bur boé bet meit en eun; hanni a nehal ne zas én dro.

Penaus-benac n'é mant gueuyardéd ha lairon, er Pawneesed e grède neoah é hès nr vuhé aral arlerh honnen; hag ind e héli mad ou lézen; mæs ou lezen e zou faus: el-cé ind in e grède gober nn dra e bhge de Zoué é laqnat d'er marbue, ér fæçon didruhéhan, unan-benac a ou anemisèd. N'heller quet, bemb birissein, cleuet conze a varhue ur Sciousen youanq arribue er blai 1837. En torfæt-cé e oé bet groeit d'er hource ma hadèr en éd, hag aveid en dout un æst vad.

Er broaidur-zé, rac n'hl doé meit puarzèc vlai, goudé ma oé bet mâguet huèh mis. en ur rein dehi de gredein e vehé bet groeit un dé fest aveit-hi,

queutêh èl ma vehé bet arrihue en nebué-amzér, hum rejocissé èn ur luélet er gouyan e tremein. A pe zas en dé merchet aveid en trioufle, èl ma credé, iad e ras dehi hé dillad hrânan hag hi laquas é creis en dud a vrézel péré ne sehlanté hi hèli meit dre inour. Peh-nnan ag en dud gonibue-ce, open é armage en doé sourci de guh, e zougué deu dam coéd en doé receuet a zeonrn er verh el ur merche a garanté. Hi e zougné hi-memh tair perchen hi doe seconret turel, en dé quênt, ér hoéd tostan; mæs él ma crede monnet d'un trioufle, hag èl n'hi doe meit conzeu a joé, hi é guêrhé d'el léh ma telié bout laqueit d'er marhue hemb en disterran doujance, guet eouardis ha guet joé, èl ur hroaidnr ma oé, ha de béhani é rér qnement a inour. Mæs a pe arrihuas él leh merchet, a pe ne huélas meit tan-flam ha treu de dourmantein, hrasset e oé het é ansnéh, hag a pe zas dehi hanàonet splan er péh e vennent gober dehi, pihue e hellehé larét er gloés hag en anquin ag hé halon? En dareu e ridé él ur ouèh ag hé denlegad; hi e grié ag en dôn ag hé halon én ur fæçon truhêns; hi e sàué hé deonrn trema en neau; nezé hi e hedé hé bourreàuion d'on dout truhé doh hé innoçance, doh é youanquis, doh hé hêrent. Mæs nitra n'en dès bellet on arrest. Caër en dès er verh youanq clah parrat, ind hi stague hemh truhé doh barreu dihue huen ha doh en tair perchen hi doé dougnet ar hé discoai; nezé ind e losque calz a léhieu ag hé horv guet en tameu coéd hi doé reit dehai aveit hout mercheu a garanté. A p'en doé padet é zourmant quehet èl ma pligé guet en dud harbar-cé, er sacrefìcatour hras e drézas hé halon guet hiren, ha peb-nnan e hras él d'hou. Arlerh on dout-ind troeit ha distroeit én hé goulieu, ind on zennas er

mæz, én ur fæçon ne oé ol hé horv meit ur gouli a béhani é ridé er goaid a bep-tu. A pe achihuas a ridéc, er mæstre hras e dostas d'er gueib verb-cé, e dennas hé balou péhani e saillé hoab, hag, én ur rein mil malloh d'er boble Scious, e zougas er galonzé d'é vêg hag hi daibras, é creis joé er vrézelerion, er merhed hag er vugale ag é dribu. Ind e lansquas er horv de vout daibret guet el lonnèd brutal, e scùillas er goaid ar en had aveid en arrousein, ha peb-unan hum dennas én é loge, joéius ag er péh en doé groeit ha guet er greden en en devon ur blaiad mad.

Un dra êl-cé ne oé mad meit de dennein malédictionen ar en dud gouihue-cé. Quentéh él ma tas d'er Scioussêd banâouet en nehuêtéd-cé, ind e donyas é lahehent ol er ré ag en dud-cé e gouéhelé étré ou deourn. Ou vanjance ne dardas quet. Puar-uiguênd moës ha hugalé e baias dré ou marbue en torfæt en doé groeit ou zud.

Én ur huélèt quement-cé, treu birissnal pihne ne vehé coutant de scùille betag en debnéhan tapen ag é hoaid aveit rein d'er beib poblo-zé hanàuedigueah ag er Messi, a Jesus-Chrouist hur Salvér, bemb péhani hanni ne helle distannein coler eu Eutru Doue na donçat é justice.

Me mès en inour d'bon saludein guet respet, etc.

Piar DE SMET, *missionnér*.



## MISSIONNEU EN OCÉANI.

*Lier en Eutru* Chevaon, *Missionnér apostoliq, a gompagnoneah Mari, d'é guérent.*

Futuna, 21 gouil-miquêl 1841.

Me hérent a garanté,

É tretaut ne helleiu labourat eit gounit inceaneu de Zoué, é han de bourfiteiu ag en arhouaredigueah é péhani en e mès en anquin d'hum hnélet, eit rein d'oh en doairieu ag eu inisen é péhani é ma bet béiet en Eutru Chauel. Eu inisen-men u'eu dès chet bet calz taulet-mi guet-hi beta bermen, ha me houér guet péh sourci ha guet péh caranté é tistroet hou teulegad trema ur vro, a boeu hanàuet, é péhani é chom hou mah.

Inisen Futuna u'eu dé meit ur mauné goleit a goéd ha goarnisset pé a réhér ihuél bras, fouettet guet houlenneu er mor, pé a audeu forh raust, doh tor péré en hum gave en tyér a dolpadeu hag e hra quel liès a guèr. Ne hellér calz doareiu inou meit guet haguicgueu hihan, ha hoah é ma ret dihoal mad a vout taulet ar er hérrèc guet er gouh-lammen e hum gave tro-ha-tro, meit én ur vrehic mor, é péhani ur hache-maré en develhé béh erhoalh a tremeine.

En doar e zougue amen er memb treu él él lèhieu aral ag en Océani : cocotier, bananier, gué-bara, coëd-boarn, etc., e hra cærran brauité en inisen ba güellan pinhuidigueab tud er vro. Er guialenneu sucre, er gué coton, er butum e za mad; en èd en devoé degasset en eutru Chanel n'ou dès douguet nitra; martezé un eil assai e vehé eurussoh; mæs en bad e vanque d'emb. Ne houyan quet penaus é ba guet er ressinenneu e zou bet plantet : forb distèrind ba ne brant boah meit gratat.

É Futuna é cavèr mar-a-dra e hra plijadur d'en deulegad güélèt. Er hoèdeu é hueler ealz a berroquetteu bag einedicgueu aral caër pe cærrob ha quasi ol güen-eann. E bord er mor, é bueler pesquedigueu a bep fæçon bag a bep libue; ré glas, ré rû, ré guërb, ré brèb ha re en dès d'un dro cand sort libue ag er ré splannan.

En dud a Futuna n'en dint quet, ar er borf nag ar er face, calz dishaval doh en dud ag bur bro-ni; deustou m'en dint un tamicg rous, n'en dint quet neoah, drès peb-tra er merbèd, quer rous èl en dud a ziar er mæzeu ag bur bro, e vé é labourat idan en amzér. N'ou dès quet er gustum de lezel ou bleau de zonnet de vout bir, meit hag unan youanq benac-vebé, acan a bèn ha glorius él ur pan. Er ré-ze e lausque ou re de zonnet forh hir ha de vrancellat ar ou bain. Er péh e gavan villan dehai, deuston n'en dé quet boah quer vil, e zou ur fri un tamicg rai blad. En dra-ze e za ag er fæçon ma tougue er mameu ou bugalé. Ind ou laque én ur menièr bissac dob ou hain, bag er hroaidur bum gave quen æz inou, que ne gleuér jamæs hanni é ouilein. Idan er bèh-ce quen douce eid hé halon, er vam e helle ridéc él lèh mar car, ha labourat én hé æz.

Er gustum-é é mesq en dud ag er vro-men lihuein ou face, hag ur hnéh m'en d'int lihnet èl-cé, ér fæçon cahussan, ind hum gave glorius hras; ind e ranne ou face é pedair loden ingal, dihue a ré dû ha dihue a ré rû. Er rû-cé ar face ur voés e zou ur merche m'hi dès quitteit hé friéd ha ma hoanta cavouet un aral. Quement-cé e arrihue lès : ar en disterran diæzemant e sàn étré er priêdcu, ind hum guitte eit mad.

Labour er merhèd hag hani er hoassed e zou jangeable erhoalh doh ou nerh hag ou guellout. D'er merhèd vé monnet de chairrein er hregad hag er pesquediguen, e chome arlerh er mor én dréhen; dehaive hoah gohér tnelleu, ha sonéhus-é güélet péh quen tuet-ind eit gobér en tnelleu-zé, e zon hanàuet ha clasquet hras guet ol en inisegui aral, a balamort d'ou hrànité. Er mihér-zé, tennet a eit crouhen ur huen, e astenner guet ur mel-coéd, e zou quer crihuc ha quer padus él liein, mæs ne harse quet doh en deur. D'er hoassèd vé labourat en doar, alleige er gûé, ha gobér er besquetereah vras, ind-é ehué e hra er gueguin. A pe vé prest er prèd, en hum chairrer é ty er hetan a hep kèr, é péh lèh é ma ret de hep-unan casse é viren guet-hon. Er merhèd e guemèr attàn ou fréd én un ty a costé, ha jamæs é compagnoneah er hoassèd. E lèh loaieu, en hum chervigèr ag un dèlen pléguet, hag en n'emh en dès eun a hum scautein é tennein en treu ag er soubèn, e guemèr er hetan hroche coéd e gouéh idan é zorn. Pe hrér nl leign eid mourein un ami, ne vé chervigct meit ur hi : en hoh e zou eid el leigneu hras. Goudé ma vé rostet é ran ha scarhet é voellen, é vé taulet a bèh ér fourn ha tennet ér mæz hantér-cri hag er goaid é tivir. Mæs er hihuance ordinér a Futuna e zou gouriad lezen ha pesquediguen cri : me zou bet

pêl ma sàué me halon doh er sort bihuance-zè ; mæs en n'emb en dès nan e grogue é peb-tra.

Én ol leigneu bras é vé er roné ér pèn, ha diract-hon e ta peb-unan de laquat er bouit en dès alleiget ; goudé er beden, péhani e hrér é cumun, e chaqueér, guet lid, er *hava*, eid er henigueïn d'en doué ag en inisen. Reit-vé neze er bouit d'er ré guetan ag er hærieu, péré, d'ou zro, ou rann étré er penneu tyegueah. Red-é bout attàu puer pé pnemb é taibrein ag er memb plad, ha sellein e rér él ur gustum bràu ma tei de bep-unan quenigue d'é amied en tam en dès criguet. Peb-unan e aze ar en doar, rac ér vro-men ne hanàuér na banqueu na cadoairieu. Er hoassèd e groéz ou divar él ur heminér ar er vallein, hag er merhèd e glutte ar ou sæl-troëd. A p'en dé achibue er prèd, non-pas hemb quin er restagen, mæs ehné en duel, er scudelleu hag el loaien, ol e vent taulet guet er chàss, hag er moh e vé tro-ha-tro é hortoz ou lod ag er prèd.

Eid omb-ni, liessan é vemb hun hunan é predein én hun tyic peur. N'en dès meit Doué e honér péh quen divlas-é er péh hun nès de zaibrein, ha hoah liès n'hur bé quet a hantér. Neoah n'en dé quet arrihue guet-n-emb er péh e oé arrihuet er huéh aral é Woallis, de bassein guet ur bégad *cava* ha monnet de gousquet eid assai ancoéhat en nan.

Tyér er vro-men e zou forh distér. Puemb pé huéh pilér eit dougue ur gouh tuen e zischen quasi bet en doar ; coëdage yohet tro-ha-tro, eit mirét doh er glàu hag en abuél ; un toulic eit monnet aharh diar er hrahonen ; chetu tyér er vro-men. Hun hani-ni e zou forh dishaval doh el logeu-zé. Stanquet tro-ha-tro guet brinquér boutet én doar, unan é harp en aral ; en dout e ra darieu ha fenestri e mod hou

pro ; a ziabarh é hès calz a gampren ; n'en dint quet, güir-é, na forh ihuél na forh ledan, ha hoah eit læren n'en dès meit ur yoh dél ; mæs ur gonsolation hemb par e za de hinhuiquat er beuranté ag hun ty ; abarh en hum gave ehoé er Sacremant adorable ag en Antær, guet puar béleg peur en dés, ag ou volanté vad, hum forbannet dré garanté aveit-hou. Oh ! ne vern pèh quer peur-é un ty, a p'en dé Doué é chom én-hou, hà ne za-ean, dirac deulegad er fé, de vont caërroh eid er hærran palæs.

Souëhus-e güélet pèh quer bean é cresque en treu ér vro-men : me mès güélet un dilèn hananier é cresquein seih medad é corv uiguënd ær, ha hoah é oé bet laret d'eign : nitra-é en dra-zé, é fal zoar é ma. Güir e larent ; rac mé mès gondé güélet é lèhieu aral rè é cresquein hoah hilleih beannoh.

Mélet revou madeleah Doué ! mar laqua en treu de gresqueín quer bean, en inisegnis en dès dobér vras a guement-cé : ou hro e zou forh liès revinet dré dauleu ahuél hlaouahus, ha quel liès güèh ma tarh er goal amzér-zé, cocotier, hananier, güé-bara, ol é vent brohonnet, pé d'er hihannan goal-auset, hag ol er fréh discarret é glas ha collet. Diæz-é cavouet ar huen vras ne zougua ur mercho benac a guement-ce. Petra e rehé er gueih inisèguis, goudé m'ou dès collet ol ou hihuance, pe n'en dehé d'en doar hastein ou digol hag alleige dehai quént pêl ur bléad nebué.

Er glouëh e zou, haval guet-n-eign, pèn-eaus ma cresque quer bean-zé en tren : couéh e ra amen guet ul larganté hemb par ; bamnoz é vé én ær ag en amzér un douçoni hilleih hrassoh eid en dihoellan brumenneu ag hou pro. Æz-é hanàouet penans en doar, èl-cé douceit ha dalh-mad rafresquet, e zou

attàn alleigèt mad eit ponrfitein a duemdér en hiaul. Mæs er péh e zou un avantage caër eid en doar, e za quasi de vout ur vocen eid en dud : goleit a huis obad en dé, ind bum daule de gousquet ar en doar é tyér hantér zistou hag e chairre frescadur pè-hani e za de vout aveit-hai ur vamen a galz a glinbuédeu hag a hep sort drougueu. En darn-muihan ag en iniseguis en dès ur gouli benac brassoh pe bihannoh. Lod e zou daibret guet goulien eabus péré e bra dongér de buélèt; lod aral en dès divréh pe divar tihue blaouah, hag er péh e zou hoah truhéccob, n'en dès quasi hanni e venne implecin er remædeu jaugeable. Dré ur faus greden, ind e chonge é ma ret dehai chom d'andur : un Doue e zou dob bun daibrein, e larant-ind, ba poén collet vebé d'emb clasq teh é raug é golér.

N'en dé quet erhoalb ma- quemérant eit quement a Zonéed en ol drougueu e andurant, ind ou laque é peb léh, ba credein e rant memb penans er hetan a nehai hum gave é calon er roué, él en un tabernacle bibne. Er greden-zé e bra dehai cavouet mad hag el un dra a berb Doue, ol er péh e blige guet-hou gober ; mar da dehou bout rnst ba digousciance e quevér é sujité, ind e grède é teliant soublein a volanté vad idan en taulen ag é hnyalen. Mæs ebué mar dé dissouret ba goann, él en hani e zou bremen, peb-unan e helle gober er péh e gare, memb lahein é amezée, hemb en dout nitra de zongein, meit a berh tud en hani en dès lahet.

Er rouanné-zé, deustou m'ou sellér él douééd, n'en d'int quet neoah nag enrus nag abil erhoalh eit canderhel er peah én ou bantonieu : é mant attàu é hrézel en eil doh éguile. Er hantonien feahet e zou corv ha danné d'er ré en dès douguet er victoër,

beta n'en da arré dehai bont crihne erhoalh eil derhel pèn dob ou mistre hag on discarr d'hon zro. Er brézel e ve nezé disclæriet, hag hum foettal e brér guet en eahussan counar. Ol er ré goub ag en armé foettet e zeli merhuel er glean én on dorn. Én ur foettereah él-cé, arrihuet er blai dehuehan, unan ag er gueih tud couh-cé e oé couêhet ar é zeulin, goleit a houlieu; er roué victorins e laras dehou é lausqué guethou é vuhe : non-pas, e laras-ean, me fal d'eign merhuel, men devér-é; hag, én ur zastum er pébic a nerh e chomé hoah guet-hou, ean hum laquas, él un dén é désanspoer, de scoein tro-ha-tro dehou, beta que ne vehér deit d'en achibne. Er roué eanmemb, scoeit d'é dro guet ul lance en doé en trézet ag ur scoai d'en aral, e glasquas quenièh bé zennein; mæs en dent én amguin, a béré é oé goarnisset el lance, e viras doh-t hi à zonnet ér mæz ag er gouli hi doé groeit : nezé er roué e vrehonnas er pèn e chomé ér mæz ag er gouli, hag hum laquas d'hum foettal guet ur gounar nehué. Un aral, piquet én é har dré ur bir, en tennas quentèh hag, hemb gobér cas, en taulas guel .en hani en devoé ean boutet guet-hou.

Me mès clenet guet en tad Chanel, pehani en devoé ridet de dachen er foettereah, penaus n'en devoé hiscoah guélet nitra quer blaouabus dirac é zeulegad. Er grèd en devoé-ean douguet de greis er vocereabce ne oé quet bet hemb recompance. En devout e ras er bonheur de soulagein er ré blesset, bag er gonsolation de vadéein caiz a ré é vcrhuel.

Open m'en d'int cri ha dinatur, tud er vro e zou hoab casi ol teichet d'el laironci : ur blijadur bras-e aveit-hai laireah er ré huen, hag ou choége n'en de couêhet meit rai liès ar-n-amh. Guet ur hornad mad

a zoar en devoé reit d'emb er roué, hag é péh léh é ta guet larganté er hocotier hag er güé-bara, guet ur parcad banannier en doé labouret hag alleiget mad en tad Chanel, ni hnm gave binihue en dé ér brassan dlovér. Ur banane poah benac, chetn ol hur bihuance. Hui e chongeou martezé é ma tra huerbue aveid-omb bihuein ér guis-cé ér beuranté; non-pas, trugairé Doué, hum bobér e hrér doh peb-tra, beta memb receu guet hanàuedigueah-vad nn tam *taro* e guenic d'emb er hetan deit, gonde en dout-can crignet tro-ha-tro guet é zent. N'en dés er visér-zé meit nn dra poénins : hi e hra d'emb hum zisparti; eit quement-cé é han d'er pèn aral ag en inisen, de laret-é de ganton er ré feahet.

Ha me gonzehé d'oh bremen a religion bun iniseguis ? Ne gredant quet calz é teli ou douéed bont læn a vrasted pé a vadeleah; credein e rant é contrel é ma cruéldæt el lonnèd gonihue e zou jangeaplan dobt-hai. Hi devont e ra calon nn doué, e larent-ind en dé-ral é conz ag nr vam péhani, dré n'hé doe quet guellet achihue mougueïn hé broaïdur, er flastras idan hé zreid.

Er brassan ag en ol douéèd-cé en dès un hanhue ne ra quet calz a inour dehou : hanbuet-é *Faka vers keré : en hani e falla en doar*. Idan d'hou é hès hoah ur vostad spereden izelloh, hanhuet *Atua-Mouri*. El ou roué, ou dout e rant ebué eit tabernacle ur rébenac ag en Iniseguis, goasséd pé merhèd, péré ou lausque ag ur rnm d'un aral él un béritage a fameil. En douéèd-cé en dès amen ur garg-vras : ol en droug e arrihue e zon perpet sellet él ou labour. Hâg ean e zou unan-henac clan? ur goal-sperèd-é en daihre; hâg é ma ret quemér er hoén de glasqne en hani e zou tabernacle en doué : bennen, goudé en dout

queméret hanàoedigueah a vuhé en hani clan, e lare a voéh ihnel é ma é zoné doh en daibrein eid er hastein og é behédeu. En tabernacle e zisclærias un dé de nnan ag er penneu quetan ag en inisen é oé colêret é zoné doh é groaidur, dré en arben ag ur prêd fal alleiget; mæs n'en doé quet credet temal dehou en en devoé laqueit é vam de zarihue eit hi daibrein guet é amiéd.

Ma ne æssa quet d'en hani clan, deustou mei bet grateit qnement-cé dehou eid é zonæzoneu, er tabernacle e zisclæri penans a dra-snr er hlinhnéd-cé n'en dé quet labour é zoué. Ha nezé inclasq nehué ha donæzoneu nehué; 'rae nn *Atua*, pé ua doué, e zou é güirioné ur *hah dù* eid ur fameil. N'en dès chet hoah güerço é oé bet degasset nnan clan de dy han amezêc. Brér en hani clan en devoé un tignolic nehné, hoanteit hras guet tabernacle en doué ; quentéh en tabernacle e ra de hanàouet é ma henneh-é en dès groeit poén d'é zoné; hag nr hard-ær goudé é oé bet degasset dehou eit distannein é golér. Neoah en hani clan, goudé en doun cleuet larêt ne oé quet a huellaen dehou, e zistroas d'é dy, a behani é vou quènt-pêl douguet d'en doar, hag en tabernacle fin e yei ar er mor de hesquetat guet en tignol nehné.

Goudé en inour rantet d'en douééd, ne vé güelet énep-tu muyoh a lid eid en inonrieu e rantér d'er rè varhue. Quentéh m'en dès un dén daeoret é zehuéhan huannad, é hastér er golein a *siapos*, goudé neoah mei bet golhet, goleit ag un ivle en dès ur honst huéc, hag alleiget él aveit nnan ag el liden caërran; nezé en el laquér tuém-scaud én doar. Ur huéh m'en dè casset er horv qùit, é guérént hum aprest de recen ei en dnd ag en inisen e za, hemb dalé, de ouilein pé quèntoh de hudal. Peb-unan, én ur arrihue, hum

laque de grial, ha, guet ur gregaten é peb dorn, de ronguein a huellan ma helle é face, é zivrèb hag é galon. Él-cé é teli gobér en hani e venne bont lodèc él leign caër e zeli bout cherviget. Ur buéh doh tanl, quenavou d'er beguin! Er joé e zou bras, er gompagnoneah quer saffarus, ma vehé credet bont é creis ul leign ærcdeu. Abad déc dé n'en dès arsàn erhet d'en deverranceu, guet puar prèd bamdé, ha couvi d'hum gavonct aben en dècvèd loérad. Liès mad é vè foettereah a dauleu dorn en inour d'en hani tremeinet. Ne achibne en taulen meit a pe za de nnan a nebai chom ar en dachen: en hani e zou het mæstre e astenne a galon vad é zorn d'en aral eid er secour de sehuel, hag e za a abuéh de honrein doh ur hansort aral e za de sehuel lam er hetan. Gùehavé en on devé èn ou deourn peb-unan é var cocotier, hlottoh, güir-é, eid er hoëd ordinær, mæs calet erhoalh eit torrein ou mambren; hag en hoari-ze e bad heta ne hlige guet er ré gouh larèt: erhoalh!

Betac amen, er religion a grecheneah n'en dès chet gouniet calz èn inisen-men. Mar-a-unan disquet hràn ar ou religion, un nebedic hugalé ha ré vras hadèet é riscle a varhue, chetu, ahoel a zianvès, casi ol er fréh ag er mission. Er pen-caus ag er hihan a freh e zougue amen conzeu en aviél, e zon avaristèd er roué péhani, èn é galité a dabernacle d'en doné, e grèd cavonet é honrfit é canderhel er gouh lèzen, péhani e zou ur vamen a vadeu aveit-hon. Diar scüir er roué ha guet eun a zisplige debou, marcé ehné rac, doh hum hohèr crechénion, é vehé ret dehai torrein ou fal deichen, en darn-mnihan a en iniseguis e hra er scoharn-vouar doh er soliteu ag er græce, deustou ma tiscoant d'emh, a pe n'en dès meit-hai, en hoant ou dès d'hum rantein crechénion. Hellein

e rër credein é ma er huirioné-rèh e lar d'emb er ré youanq, rac cavouet e rér én ou mesq mercheu e ra d'emb un espérance caër d'ou gùélet un dé é tistroein doh lézen er gùir Doué; mæs er ré gouh en dès bet hum gonciet dré ur stèd eahus a dorfætteu peré e sehlant pouisein ar ou fenneu él quel liès a verche a zannation; rac, idan er roué aral, haval doh el lonnéd gouihuan, é oent ol gourhamble ar boaid bag ar guig mab-dén. Diar er pèh e mès cleuet, memb guet tud er vro, n'en dès chet hoah gùerço é oe istroh eit puar mil dén étré en nihue inisen, ha bremen a boén mar dès eih cand; hag a grihue, é ma dent er ré gouh-cé en dès groeit ar nehai un distol quer blaouabus.

Bout e ra d'er mnihan uiguénd vlai, é oé quer streàuet en hoant counaret de zaibrein kig tud, que n'hellé quet mui er brézel fonrnis erhoalh eid er prederu hirrissus-cé, ha ma hum laqué peb-unan de giboès memb dré é ganton. Goassèd, merhèd, hugalé ha ré gouh, amièd pé anemisèd, lahet e vezé er hetan deit hemb gohér difforh erhet. Gùélet e oé bet tud é lahein memb ré ag on fameil. Mamen en dès bet rostet, eit on daibrein, er fréh a dré ou digosté.

Guet a huéh en e mès-mé touchet dorn ur malhurus péhani en dès bet darrihuet é dud couh eid ou daibrein guet é amièd. P'en da unan ag en dud-men de guenic d'eign un dra-benac, haval-vé guet-n-eign gùélét hoah é visièd rùet guet er goaid, guet goaid é vam.

D'er roué hemb quin, rac m'en dés er galité a zoué, é vé cherviget corveu a bêh; ér heguinien aral é vezé rannet er horven a damen. Gùélet-zou het d'un dro heta puarzéc corv cherviget dar aul er roué, ha nezé ean e laré guet joé : courage, courage, hastet tennein er fal lezeu ! ! ! Guet er borveu rostet, liés

è vezé cherviget ehué tud hihue, treid ha deourn liammet : astennet e vezent ar luhérieu bras eit mirêt ne vezé scuillet ha collet er goaid, ha nezé é vezé trohet ou divréh, ou divar hag éu achimant nu fén, pé quêntoh é vezent hechennet guet ur grousten bambou péhani ne drohe meit avel ur gontel coêd. Unan ag er ré e gonzé d'emh, digas caër, ag en treu hirrissus-cé, n'en doé labet ha daibret meit huéh d'é lod : bihan a dra-é quement-cé, e laré-ean hoah ! Un de é oé bet discoeit d'eign un dén conh péhani, a dri-hand dén ma oent ér memb kêr, e chomas hemb bout rostet én ur fourn rû.

Er vocereah-cé en devehé bet quênt-pêl diboblet er vro aquêrh, pe oé bet deit d'er roué ean-memb bout tâguet dré zeourn é amiêd un dé gouil én inour d'ou faus douéêd. Er gùir Doué, péhani e zou Mæstre én ol, e laquas é calon er roué uehué santimanteu a druhé, péré e zas quentéh de vout santimanteu ol é sujité, hag a houdé n'en dés het daibret hanni én inisen. N'en dé quet hemh poén en en dés er gouh daihrerion kig tud-hont troeit cain d'er hihnance cahus-cé guet péhani e oent quer sod. Spelhet guet er séhéd eid er goaid, istroh eid ur huéh en ou dés elasquet degasse er mod a guement-cé. A uehué-zou, un dén conh e houlenné ma ne vehe quet het hoah hum laqueit él ahen de zaihrein a vihuance en douééd. « Un doué-é, é laré-ean, en dés gouleunet guet-n-eign, dré un hune, bout inouret ér guis couh. » A drugairé Doué, er roué e chairras é vêg én ur zisclærieiu dehou penaus mar hezé daibret unan hemh quiu én inisen, é vezé-ean bet er helan taulet de rostein én ur fourn.

Neoah ne fautehé meit ur guerteri eit laquat en dud-men d'hum zaibrein en eil éguilé. Doué revirou

dob-t-hai un droug quer bras ! N'eu d'iut deja meit rai zougnet d'bum zismantein ! Eit conze ag ur buéh hemb quin : blaouab-é guélet pèb quen æz é ter de laheia pé de vaiein er vngalégueu nehué gannet ! N'en dé qnet mui ur méh eid er mamen distrnge ou bugalé, ha cavouet e rér ré péré eu dès lahet (beta huéh ag en innoçandigueu peur-zé ; lod ou flastre etré ou digusté doh hum sammein a vèhieu mein ; réral on mougne quentéb meint gannet pé on boutte é bihne idan er sable. Er mis-men debuéhan, én ur suhun hemb quin, é hès bet laqueit én doar tri ér gnis-cé. Un ær benae goudé en torfæt, chàss e dennas unan ag er gueib vugale-zé bag en degassas d'é vam, bag hi, hemb gobér cas, e yas a nebué d'er boutein én doar ; mæs quênt pèl ind e zas arré do durel étal hé zreid pèn bag unan a zivréb er broaidur penr, él aveit temal debi hé didrahédigueah. Ha bremen, er vam dinatur-zé e zou é vâguein un hobic biban. Erboalh-é, eit douguein ur vam d'bum durel d'un torfæt qnen cahus, ma tei debi dihonstein doh tad er broaidur pé bout dilezet guet hé fried ; ha ma ne gave quet nebi en nerh de vouguein bouêh hé halon, bé amézegnésèd tostan hum gleu étré-z-hai ; bubé er broaidur e vé laqueit d'er blousen vèr, hag ur huéh ma vé condannet de verbuel, ind hum gargue ag el lahein, memb én drespet de glémmeu er vam.

Pe demallèr de dud er vro en torfætten hirrissuscé, ind e rescond digas-caër é ma henneh-é kis er vro, *Kore faka Futuna*; é ma ur gustum eouh-é, *Kore nea mango*. En dehuéhan digaré-zé e zou en hani e hrant berpet, en hani e hraut a pe ne ga-vant hanni güel, no veru a betra é conzér, a pe zalbér ar nehai.

N'en dé quel er gustam amen tâguein er ré gouh, él me mès liès guélet é mar - a - inisen aral ; mæs a pe vèr scñeh guet-hai, é cavér attâu en tu d'hmm zizobèr a nehai : é sigur clinhuèd, é tihuennèr quer gronce doh-t-hai a zaihrein nitra, que ne zaleant quet calz a verhnel guet en-nan. Queih pohle ! oh péh un dobér en dès-can ma vou pedet aveit-hou ! Ma n'en da quênt pél hul lêzen santel de hounit é galon, guel e zou de zougein n'en dehé un dé inisen Futuna de vout un deserh.

Guet ol ou hrueldæt, er gouivèd-men, istroh eid én ur guis, u'en dint hoah meit hugalé vras, hag ur hiban a dra e zou erhoalh eid ou laquat de vout souéhet hras. A nehué-zou, ni hur boé groeit dihue fal gravah puar bostec, guet péré é touguemh, en neu vrér ha mé, guet en tad Chanel, mein eit gobér ur vangoèr én dro d'er gué-bara hun nès plantet: ha quement hanni hur güélé e chomé bâmet, ha ne helle quet mirét a grial guet souéh. Mæs tra calz souéhussoh hoah oé bel aveit-hai a pe oé deit d'em divréh scüéhein ha ma oé bet ret d'eign, eid on discuéh, staguein ur hourien-coêd liant doh er gravah bag el laquat ar men goug : *E fenoua ! e* grient-ind, *sara poto le tangata nei !* O bro nag abillet tud-é er ré-men !

Sod erhoalh-ind aveit credein é ma ou inisen er guetan hag er vrassan ag er bed. Er ré-memh a ou hroision péré e zou het é Sydney, n'ou dès chet hoah guellet lemel er chonge-zé ag on fén. Nitra ne hlige quement dehai él un tam hoarn eit digueor en doar ha tennein er fal lezeu, ur vohal, ur gontel, ur cizail, un adoué, ul lim, un autéen (agnént ind e hré ou barhue doh hi froltein guel ur mein-blod, pé doh hi zennein bleâuen ha bleânen), un tache

eit gobèr nn héguen, pé gùel boah, un héguen groeit caër, un tam gùir benac, ur rochet pé ur bastel miběr; cbetu en treu prisussan e zon ér bed eit tud er vro-men: en treu aral e hellehé ou laqat de vout souèbet; mæs en nitrugueu-zé, ind on boanta bag ou lair memb a pe gavant en tu. Ur bouh babid e zou boah ua trezol eit-hai. Chetu perac ou roué ne husqne meit d'en déieu bras nr sæ parrihue en dés reit dehou en tad Chanel, bag idan er billotten-zé, ean hnm gave gloriussoh eid nr general a armé idan un habid goleit a eur. Disterret a dra e fantehé eit gounit confiance er gneih tud-men; mæs en distér a dra-zé memb e vanque d'emb.

CHEVRON, *missionnér apostoliq.*

---

## ABYSSINI.

*Lod ag ul liér en dés scrihuet en Eutru* Jacobis, *bélég a urh Sant-Uissant-a-Baul, d'en Eutru* Spaccapietra, *ag er memb urh, é Naple.*

Massouah, en drivèd dé ar-n-nigunèd a vis en Avénd 1843.

Me Zad inourable,

Er bnarvèd dé a huavrér 1842, él ma hemb de guittat er guér hanbuet Caire, eit tostat d'en Abyssini, ni hun nès guèlet un dra bag e hellehé cresquein hilleib hur haranté é quever en Eutru Doué hag er gréd d'er chervigein gùel én amzér de zonnet.

È couvand er venéb a urb Sant-Françæs en bum gavé Escobèd ha Béleau, missionnerion ël omb. Lod a nehai e zé a arribue ag en Indre hag ag en Arabi, hag e yé de Rom, de larèt de dad er grechénion ér bed-men er pëh ou doé groeit eid er fé ér broyeu pél. Er reral e yé d'en Ethiopi pé d'er Chine, eit stanquein el léhieu gouli en doé lausquet inou er vartyrèd. Stouyet ol d'un dro dirac er memb autær, ni hun nès grateit a nehué de Zoué é oemh prest de golle eit-hon hag aveid é lézen santel ol er pëh hur hoé, hag er vuhe memb. Neze ni hun nès bum zispartiet, én ul larèt en eil d'éguilé, él hrédér carantéus : un dé ni bum huélou én nean.

Dèc missionnér e oemb én hur banden, ba huëh a han-amb e yé d'er Chine. Dirac omb en hum zisplégué un deserh bras, ha disquet em boé, diar me houst, ur huëh aral, péguement en em boé de zongein er poenien, er guërteri bag el lairon e zou streûuet a bep-tu él léh-cé; bag chué, ne oé quet hemb creinnein en hum gaven a nebué quen tost dehai. Guet canvalèd e bellér é niguénd ær trézein en deserh; mæs ni e zou bet ni puar dé ha pedair noz quént arribue é Suès; rac er biban a argand en dès groeit d'emb monnet ar droèd, pé ar ganvalèd furb diffonn én hènt. Eih dé goudé, el on dud ag er guér-men, ha memb en Turkèd, en dès inonret bras hur religion, èn ur hobèr un diguemér mad de buëh léannés deit a France. A Lyon é mant deit guet en eutru Caffarel, ha monnet e rant d'en Indre, d'en escobty a Agra, d'bohér scôl d'er merhed youanecq. Er gueih léannési-men en des bet hitleih a boén é trézein en deserh a hébani en e mès conzet. Dihue bueh, ur glàu eahus en dès spontet en éseenn ar hèré é oent. N'on doé quet nerh

erhoalh eid on arrest. Æz-é guut en donjance ou doé doh hum huélet hemb hanni eid ou laquat én ou hent ha lairon tro-ha-tro dehai.

Ni e zihlaças a Sués er memb dé, guet el léannési-zé; mæs n'hum gavemb quet ér memb bague. En ahuel e oé mad; quement-cé e barras doh en Turkèd e oé guet-n-emh a hobér d'emh er goal drettemanten e hrant perpet guet plijadur d'er grechénion a pe n'en dé quet mad en amzér. Bremen, ni e zou ar en hent d'ur perhindéd bras eid en Turkèd; el léh de béhani é hant guet quement a hrèd e zou hanhuet *er Mecq.*

Güéharal, penr ba pinhniq, a guement e hélié lézen Mahomet, e yé d'inou. Monnet e ra hoah hilleih; mæs ne gavér mui meit tud ar béré é huélér el lihue ag er vrassan peuranté. En huézècvèd dé a vis merh, me mès cavet ar vostad ag er perhinderion-zé ér guer a Zambo. Goudé on dout güélet hé er faus profæt Mahomet, ind ou doé hum chairret ér guér-men, eit distroein diar zeur d'ou hro. A pe arrihué ul læstre benac, é veze sauet aben ar er huern ihuellan ar houh tam mihér güerh e hanhuer baniél er Profæt. Quentéh er perhinderion-zé e hasté hum dolpein idan d'hon. El lod muihan a nehai e oé clan ha divinet dré houlien cabus; bantér-mah oent hoah open. Donnet e rent queti-quetan d'er vague; rae, é hortoz on zro, é vehent bet marcé chomet én aud. Caër en doé er jandarmèd ag er vro scoein ar nehai a dauleu bah, ne chelenent quet muyoh. Neoah, deustou d'er grèd ou devoé, el læstre n'hellé quet on hemér ol. Er ré e chomé ar zoar, er glahar én ou halon, e danlé selleu anquinus ar er vague e zougué er réral de gavouet on hro. Nezé, èl tud disconfortet, ind e yé a nehué d'hum astenn ér ruieu, hag inou er fal vlas ag ou gonlieu e denné ar nehai bostadeu quelion.

El ma tostemb de Vassonab, en doairieu a bep sort e arrihuė gnet-n-emb hul laquė forh diæz; mæs, er gnér-zé, ul liér a berb en doctor Bimpar e ras d'emb d'banâouet er stad ag er mission arlerh péhani e hirvondemb. Chetu er péh e scribue en eutru-men: « Ubié, rouė ag en Tigrė, e oė a huerço ér pèn ag er ré hum gleuė aveit hum senel inemb de Ras-Aly, rouė a Gondar. Eit dont guel de bèn ag é affær, ean e vennas laquat en arhescob heretiq de guérhet ehuė guet-hou. Hennen, quênt sentein, e houlennas guet Ubié ul loden a ranteleah Ras-Aly eid é boén. Quement-cé, e laré-ean, e oé deliet debou. Mæs Ubié, dén lan a orgoñil, e rescondas : « N'en dés meit un dra hag ba tifforb doh me sclavėd aral; me mès ha prenet billeib kirroh eit-hai. » Hag hemb larėt mnyoh, ean e laquas de guérhėt einep de Ras-Aly. Ind e yas enta d'hobér brézel de Ras-Aly; mæs bennen e zas de bèn a nehai, hag e guemėras én un taul é zeu énebour. Ér memb amzér, ur brér d'Ubié e yas a bèr d'er guér vras ag en Tigrė, eid hum laquat de vont rouė. Ubié, achapet ag é brison, e glasquas dibuenn; mæs colle e ras un eil gûeb é boén, hag é vrér e chomas mæstre én é ranteleah.



# LIVRE
# BREDIAH ER FÉ,

EIT CHERVIGE

## D'ER VRETONÈD

A ESCOBTY GUÉNÈD.

EIL BLAIAD.-- QUETAN LODEN.

— 1844 —



É GUÉNÈD,
É ty Yehan-Mari Galles, Imprimour-Livrour,
é ru er Préfectur.

## APPROBATION.

Nous soussigné, Vicaire-général de Monseigneur l'Évêque de Vannes, avons lu la présente traduction en langue bretonne des *Annales de la Propagation de la Foi;* nous n'y avons rien trouvé qui ne soit conforme à la foi, et nous croyons que l'impression en sera très-utile aux personnes dont le breton est la langue habituelle.

Vannes, le 30 Janvier 1844.

B. VIDELO, *Vic.-gén.*

# BREIH-IZÉL

# ESCOBTY GUÉNÈD.

## EN EUTRU NOURY.

### HUÉHVÉD CHAPISTR.

*Reit a mès dehou guet larganté sperèd Doué, furnès hag hanauedigueah.* Exod.

En apostol sant Paul a scribuè er guirien-men d'en escob Timotė : « Hèliet ur vuhé quer santel ma n'en devou « dén disprisance aveid oh a balamort d'hou yonan- « quis; beah scùir er grechénion én hou conzen, en « hon ç'obereo è quevér en nessan, drè hou caranté, « hon fè hag hou cuerhtært. È tretan ma tein, hum « laqueit de leinein el lèzen ha d'hi disquein d'er ré- « ral. Re vou dalbéh hou spered sorbet guet en tren » santel-zé, eit ma houyou en ol è quèrhet fonnabl » è bent er salvedigueah. Beah ar hou coard, ha ne » arsànet quet a zisquein el lèzen d'er réral. El-cé en » hum salvehet hag é salvehet er ré hou chelen. »

Er pèb e bourhemenè sant Paul de Dimotè, a bras hèd-a-hèd en Eutru Noury a drebl ma tas d'è barræs a Vignein. Gout a rè reih-mad è oè goal youanq eit bout èr pèn ag ur bobl quer braa èl hani Bignein. De seih vlai ar-n-uiguènd, bont person éu ur barræs é

pebani é oé seih curé rah coubob eit-hou ; quement-cé a oé, güir-é, un inour caër, mæs ehuē ur sam ponnér meurbet. Hanni n'er gouyé güel eid en Eutru Noury. A pe vehé bet quement-cé én é vili, ean en devehé bet, a galon vad, laqueit ur blai benac open ar é ziscoai, ha bleau güen é mesq é rē dū. Deustou m'en devoé disquet mar-a-dra, ne bellé quet hoah hanàouet reihmad en dud; ne zisquēr quet en dra-zé él livreu; guet bihuein é tisquer quement-cé. Mæs er péb a laré er profæt David a zas de vont güir ehué é quevér en Eutru Noury : « Dré ma mès clasquet bou courhe- » mencn, é on deit de vont furoh eid en dud güen- « neit guet en ouaid. » Én ur zonnet d'é barræs, é oé dister é galon, hag, él Moïse, ean a laré de Zoue: pihue on-me eit bout ambrugour d'em breder ha bugul d'ur bobl quer bras? Mæs ur vouch a rescondé dehou én é galon : n'ha pēs quet eun, é vein guet-n-id.

Ya, Doué bam zalhas étal d'hou, hag a laquas quement a furnès én é sperèd, ma ne zas biscoah de vont dispriset guet den a balamort d'é youanquis.

Red-é laret neoah penans, ér pēn quetan ag é amzér a berson, ne belle quet en Eutru Noury gobér ol er péh en devezé carzet. Bout a oe tud ér barræs bag a gavé plijadur doh en drespedein. Treu crhoalh oé ma hoanté er person un dra benac eit ma vehé bet deit en dud-eé d'hum laquat a dréz eit parrat doh-t-hou ag er gober. Quement-cé a hloésias en Eutru Noury, mæs n'en ansuchas quet; en gorto-oé a gavouet poén e hobér er vad, rac ma hanàue er guirien-mea a sant Paul : « Er rē a fal dehai mirèt lézen Doué, béent én « gorto é vou groeit brézel dehai »

Mæs en énchereah-cé ne badas quet pél-amzér. Quer fur ha quer sonn oé buhé en Eutru Noury, ma tas ol en dud de larét : youanq-é, mæs n'en de quet scan é

bèn ; ean en dès disquet é pedein er péh ne houyér liessan nameit a ze vér couh.

Gùir-é larèt chué penaus é guréèd a hum zalhas, èl ma telient, perpet ér memb tu guet-hon. Dré é garanté hag é vadeleah en ou hever, ean ou gonnias ag en taul qnetan. Peb-unan a bras é zevér; ean ou sellas èl bredér ; mæs ind ne gollezant hiscoah er chonge é oé-ean chué ou zad hag ou mæstre. Sel-mui ma hum laqué izèl, sèl-ihuelloh en el laquent. Na caërret un dra e guélet bredér qnevret ! Na crihuet-é er vélean a pe vennant er memb tra, a p'en dé on halonen hag ou meaneu ur galon hag un inean hemb quin ! Ind hum laqnas ol ardro er penneu bras ag er barræs, hag ou gonnias quênt pèl. En eutru Bonbelec, proculour fiscal, en eutru Guyot hag en eutru Eveneu hnm sàuas ér memb tu guet er person : a nezé den mui ne sannas grik. En Eutru Noury e bremen er mæstr; dén ne zalh mui pen doh-t-hou. Perac é ma troeit en treu a dn vad èl-cé? Perac é ma deit en dud dissent de vout sentus? Rac m'en dé er Person, él m'er gonlen sant Paul, scùir er grechénion dré é gonzeu, dré er vuhé a béli é qnevér en nessan, drè é garanté, é fé hag é hnerhtæt.

Lausquet-mé de larét d'oh er péh e mès clenet ar guement-cé guet tud a vihue hoah hinihue en dé é parræs Bignein. Tré ma vihuein me zalhou chonge ag er péh en dès laret d'ein, é ty en eutru Person a Vignein, Yvonen Daniel, hag un dén couh ehne a béhani en e mès ancoéheit en hanhue. Mæs ne mès ehet ancoéheit penans, el liorh a horh er Person, pe zas d'en eutru Coëffic, en eutru Dréanen, Tuchentil officerion soudardèd ha mé, en atterce a zivont en Eutru Noury, e saillas en dar ag é zenlegad, hag en hum gargas é galon, ha neoah conz e ré ag un dén e oé marhue deu-ziguénd vlai quênt.

### HUÉHVED CHAPISTR.

*Ean a ziscoé dehai hent er salvediguéah hag a laqué én ou halon er peah hag el lehuiné.* Tob.

Guet a dud en dés salvet en Eutru Noury dré é gonzeu ! Ér gadoër-bredèg, n'en doé quet é bar. Quel liés gûéh ma predégué, ean a laqué er bobl de ouilein, ha lies é predégué, deuston m'en devoé eit rein dorn dehou seih cure, rah disquet mad. Mæs ean e grede é oé d'er bugul mâgueïn é zevèd, ha d'un tad rein bara d'é vugale. Ne viré quet neoah doh é guréèd a bredèg : pél dob inou. Biscoah er berderi méhus, ne vezé deit er réral de vout sellet guel eit-bou guet er barræsiénéd, ne dostas de galon en Eutru Noury. Aveit discoeiu dehai ha d'en ol en ou sellé él e vredér cårettan, ean ou fedé de gannein en overen-bred ha de bredèg en deieu gouil brassan. Ean ou bouvie de larèt debou er péb n'ou devoé quet eavet mad én é bredégueu, hag a larè canmemb dehai er pèh ne oe quet d'é chonge-ean én ou ré. Un dra e guemènè dalbèh en Eutru Noury d'er ré e zelié predèg, oé ne vezent quet bet rai hir. Guel-é, a laré-ean, lezel en dud ar on nan eid ou goalhein. Mæs er peb , drès peb-tra , e zispligé dehou oé er predégueu ne vezent quet bet reih ha splann. De betra, a lare-ean, de betra é predéguér d'en dud ? eit ma compreneint, caër é gout. Eid en Eutru Noury, er ré izellan a sperèd, ur gouh voès péhani n'en devezé gouyet nameit hé chapelet, ur heih bugul seud, ur peur a vezé é clah é damea é mesq en dud, er homprené hemb poén erbet.

Bout-zou lod hag e grél en ou dés sperèd bras, rac ma conzant ér guis n'en des meit dibaud a dud

a bouér petra a vennant larêt. Er gueib tud-cé, a zou er gueu guet-bai. A pe houyer un dra reib-mad, é conzér ehue reih ha splann a nehou. Mæs pe n'en dés quet a sclærder er spered, mæs hemb quin nr vrnmen, ne larér ehué nameit treu goleit ha brumennet. É léb diseoein é mant spereden bras ha spis, e tiscoant n'en dint meit sperédeu dister ha vœn.

Ël ma mès laret ihuelloh, en Eutru Noury ne laqué casi nitra ag é bèn én é bredégneu. A p'en devezé carzet, nitra ne vezé bet æssoh dehou. Rac en Eutru Doué en devoé reit dehou en donæzon de gonz hemb poeu erbet, én ur guir, el un æl. Poeniussoh-é paud mad furgeal el livreu santel, eit tennein a nehai kentelleu d'er greehénion, eit gobér ur predêg ag er péu. En Eutru Noury ne sellé quet quement é labour el vad é barræsiénéd. En aviel, liéreu sant Paul, livreu en Doctoréd ag en Ilis, er honcileu, ag el livreu-zé oé, él ag ur vamen frontal, é tenné ol é bredégueu. Lamet a nehai er pêh a zou tennet ag el livreu-zé, ne chomou muì casi nitra arlerh. Ean e helle larêt d'é bobl, guet gùirioné, er péh a laré sant Paul d'er re a Dessalonik: hui a hoès cheleuet ne bonzeu, non pas el conzeu mab-dén, mæs, él mé mant, avel conzeu Doué.

Él-cé é teli bout peb predêg. Ne boulenner qnet guet ur Bélêg er chongeu ag é hén, mæs lézen ha conzen Doué. Gùel-e ul linen ag en Aviél eid en treu caërran a zou deit biscoah er mæz a spered mab-dèn.

En aviel enta e zeh bout dalbèh ètrè deourn ur Bélèg, ha, drès peb-tra, èn é galon, eit ma vou guellet larèt a nehou: *N'en dé quet ean-é a gonz, mæs sperèd Doué-é a gonze èn-hou.*

En Eutru Noury ne gredé quet é oé erhoalh gout er scritur-santel eit bout ur predégour mad hag ur

hugul fur : d'é chonge, hag é gùirioné, eit disquein el lézen d'er bobl, un dra open e zou rinqnet. Red-é predég peh gùirioné én hé léh ha d'hé zro. Bont-zou ul liam étré er gùirioneéu. Mar torret el liam-zé, n'hum zalheint quet mui étré-z-hai. Deli-é enta laqual en eil de béli egnilé. Er guis-cé, unan e rei sclærdér d'en al, péh quêntoh ind ou devou sclærdér en eil quet éguilé. Peb-unan a houér reih-mad é ma ret de guetan predég d'er bohl er péh zou requis credein, rac m'en dé ér fé, revé er hoinil a Drant, er pèn hag er hourien ag er salvedigueah. Gondé é ma ret disquein gourhemeneu Doue ha ré en Ilis; arlerh, conz ag er heden, hag, ér pén dehuéhan, ag er Sacremanteu.

Él-cé-é, me leinerion queih, é hra hon pngulion, hag èl-cé-é ehué é hroas en Eutru Noury; ne laran nameit er péh en dès ean groeit. Em bont a ran étré men deourn puar ról scribuet dré-z-hou, é péré en hum gav'lod ag er predégneu en dès groeit d'é bobl a Vignein. Ér hetan, é ma er predégneu ar er péh e zeliér credein; én eil, er ré ar er péh e zeliér gober; én drivéd, er ré ar er péh e zeliér gonlenn; ér huarvéd, er ré ar er péh a zeliér recen, de larét-é ar er Sacremanteu.

Ne gredan quet é hès é hrehonée Gnéned (me gonz ag er péh e zou het mollet beta bremen) ur vum predéguen quer caër ha quer prisus él er ré a zou ér puar ról-zé.

Conzet-zou bet ag on mollein, mal hras vehé er gohér; rac fonchant ne vou quet mui guellet on leinein dré m'en dé rai huen en ancre ha rai zû er papér.

Un dén rai speredet oé en Eutru Noury eit ma vehé de changein nitra ag er sustance ag é livreu;

mæs en Eutru Noury, él ol en dud ag é amzér, a oé taulet hras guet er galléc; sod-oent, é güirione, guet-hou. Laret-vehé é cavent é oé er hrehonéc rai benr, hag é oé ret er pinhuiquat guet guirieu galléc. Sêl-mui ma oé haval ou hrehonéc doh er galléc, sêl-brànoh eu er haveut. N'hum laquent quet tam erbet é poén eit clah ur guir hrehonéc; ma a'hum gavé quet ldan ou dorn, quéntéh é quemérent unau galléc; ne sellent quet doh qnement-cé.
— Mæs, a larou unan benac, ne vern nitra ha bretou pé gal vou ur guir, dré ma vou comprenet.
— N'en d'on quet mé ag er chonge-zé, hag un drong bras é cavehan ma vehé couhonuet ur predèc e zou conzet é Breih a boudé den vil-vlai-zou, mar-a-gaud vlai quênt eit ne oé hanad erbet ag er galléc.

En Eutru Noury, deuston ma oé un dén sperede bras, a hum farias él er rêral; nitra truhéccoh (me grèd el larèt) eid é vrehonéc; hantér galléc-é.

D'em chonge-mé enta é vehé ret lemel ag é hredéguen, quer caër a draal, er guirieu galléc, ha laquat én ou léh guirieu hreton. Mar-a-nuan, m'er gonér, a vehé ér stad d'hohér el lahour-zé. Nicun n'er groého güel eid en Eutru Torhy, persou Arhon, pêhani en dès güélet er rôleu-zé; pé ma ne helle er gobér, a gaus d'é glinhued, m'amiéd en Eutru Person a Isenah hag en Eutro Person a Guergrist. Ur huéh ma vehé tanlet a costé er guirieu galléc, péré e vougne predéguen en Eutru Noury, ni e hellehé larèt en hur behé predéguen quer caër él é escohty erhet a Vreih.

En Eutru Noury a grede é oé é zevér quetan disquein lézen Doué d'é hohl, rac m'en devoé leinet er guirieu-men ér scritur: *Lézen en Eutru Doué a zou glan, ha troein a ra en ineaneu d'er mad; gourhemén en Eutru Doué a zou splann, ha sclærdér*

*a ra d'en deulegad.* D'é chonge é oé un dra guel disquein el lézen d'en dud eid ou gourdousein. Mæs neoah a pe oe ur scandal benac én é barræs, ean a houye petra a hourhemene er profæt : *sdu ha vouéh ; sdu-hi hemb arsau*, hag ean a guemeré er huialen eit castiein. É vouéh nezé ne oé quet mui douce èl hani un æstik ; é zeulegad ne oent quet mui læn a zouster, rust-oé é vouch èl hani ur mæstre chiffet, hag é zeulegad a laqne en dud de greinein. — Bout a oé en é barræs un Eutru a ligné bras, un Eutru a ligné pinbuiq ; mæs, allas ! el ma oé én amzer maleurus-cé en darn-muihan ag er ré vras, un eutru oé péhani ne ré quet scúir vad d'en dud (1). Rohan-Chabot a hrér a nehou. Hennen, peb sul, a denné ur vostad tud dedal é vannér, hag a gave ur blijadur vras doh ou laquat de gorol, de sonnein, de houreinein ; ha mar boent teichet d'en ivage, ind e helle quemer corvadeu ; chistr a oé queniguêt de ol en dud e K/guchennec ; ur scandal bras oe en dra-zé é Bignein hag er parræsieu tro-ha-tro. Ne yent mui calz na d'en overen-bred, na d'er gospereu ; un overen vitin a guemérent a scrap, hag ol en dehuéh nezé a oé eid er blijadur hag en droug. — En Eutru Noury ne hellé quet tauein ar ur scandal èl hennéh ; ean a bredégné guet ur gréd queu intampius ma tas de ben a zihonriennein aquêrb er goal én é barræs. Discoeit vehé bet é bér dré er bis ur verh divéh erboalh eit monnet de K/guchennec ; collet-vehe bet a inour, ha dén n'en devehé groeit cas erbet a nehi. — Ur sul en Eutru Rohan-Chabot en devoé bannet é vehé bet én é vanner seiennneu ha memb broheu rù eid er merhèd en deveze corolet brauan. Merh erbet a Vignein ne yas d'ou gouni ;

(1) Bernæn é heller laret e ma er re vras-e a ra scuir vad er parræsieu, me houhuché mar-a-unan pe garehen.

ol en treu e yas ér parræsien tro-ha-tro. A pe ilis-troë d'ou farræsien er merhed digampen-zé, én un drézein kérieu Bignein, é oent mébequeit guet en ol, hag è vezé huchet ar nehai él ar bleidi.

Hum farien a reho neoah en n'emb e gredehé penaus ne hellé en Eutru Noury cleuet conz a zeverrance erbet. En Eutru Noury a hanaué mab-den; ean a houyé en hun nes ol dobér a zeverrance, a ancoéhat, un æriad, hur poénieu. Mæs mar dès deverranceu mad, hout-zou ehue, allas ! ré fal. En Eutru Noury ne venné quet m'en devehe é barræsieneèd hum daulet d'er re-zé. Mæs eid ou digol, ean e zisqué dehai hoarieu en dud a fæçon, ha dalbéh é oé ér pèn quetan ag en hoarieu-zé.

Quentéh arlerh er gosperou, d'en déien sul ba gonil miret, en hum laque én un hoari bouleu, bag é talhé casi bet en noz. Bourrein a ré peb-unan bout en tu guet-hou, rac ma oé tuéd bras d'en hoari, ha rac ehué ma oé é yalh oé a baié eid ol é gansortèd a pe oent bet gouniet. Ne mes quet dobér a larèt penaus hanni ag er ré a hoarié guet er Person ne vezé guélet én tavarneu. Larèt ag un dén : hennèh a hoari guet en Eutru Noury, a venné larèt : un dén mad, un dén a lezen-e hennèh.

Ne houyé, é guirioné, petra gobér eit rein plijadur d'é gueih parræsieneèd. Ean a laquas én é chonge gobér un *Tragedi* tennet ag er Scritur-Santel. Ha ne chomas quet é poez beta ne zas de bèn ag é labour. Ne houyan quet neoah hàg ean-é en dès groeit en *Tragedi-zé*, pé ha distroeit en dès hi hemb quin ag er gallèc é brehonèc. Ar er rôl a mès ém dcourn, é ma scrihuet : *Isaac, tragédie en cinq actes, par le R. P. B. de la C. de J., traduite en breton par P. Noury, recteur de Bignan*, 1778. Ne houyan

quet hag ean zou het scribnet er rôl-zé dré en Eutru Noury; er scritur n'en dé quet kerclous él er scritur ag er rôleu aral; mæs ne hellan quet nahein penaus n'en dé baval un tamik doh er scritur a zou, hemb arvar, ag é zorn. De gredein-é enta n'en dès groeit person Bignein nameit distroein é brehonéc en *Tragedi* groeit aguént é galléc.

No mès quet guellet leinein en *Tragedi* a béb, rac m'en dé fal er scritur ha dû er papér; mæs brân a mès cavet er péhik é mès guèlet, hag hanni, me grèd sterd, n'em dislarou a pe leinon er guirieu-men:

## SCÈNE IV.

Isaac *hag é vehuel* Damas.

Damas.

Ah! perac ér vro-men n'en dé Doué inouret!

Isaac.

Ér puar born ag en doar é banv revou mélet!

Damas.

Ineb d'er béberion, hrogon, gurun, tarbet!

Isaac.

Ah! perac ne vennant quéntoh en hanàonet!

Damas.

Mor eabus, ha bui, doar, hou Crouéour, mélet bloh!

Isaac.

Ha bui, riolen cloar, dehon reit hou pennob!

Damas.

Einèd, én é inour, cannet ba noz ha dé!

Isaac.

Fréhenneu, mèlet-ean én ur rein fréh nehué!

SCÈNE V.

ABRAHAM hag ISAAC.

ABRAHAM *é hunan.*

Cheto amen enta er manné maleurus
En dès Doué discoeit d'ein, ên é golèr eahus.
Amen-von é varhuou er hroaidur tinerran,
Ha dré zorn didruhé en tad poéniettan.
O Doué : rastet un dra aveid on hag eit-hou !
Conzet a hoès, men Doué ! erhoalh-ê, me sentou !
O Doué ! petra huélan ! ô Isaac, me mab !
O tinerret mr sèl aveit calon te dad !
Scoamh ahen ! mæs non pas, a pe varhue eid é Zoue,
É ma ret ma vennou ean-memh col é vubé.
Gortamh hoah ! Isaac, hanàuet boueh hou tad !

ISAAC.

Oh ! me zad, ar en hènt chommet-oh dehnêhat.
Sàuet-ê en antær ël m'hou poé quemênet ;
Mæs ne huélan nitra eit bout *sacrefiet !*

ABRAHAM.

Pe vou arrihne en ær, me mah, ni a gavou :
N'hum laquet quet é poén ; Doué memb en daccorou.

*Doh-t-hou é hunan :*

Er péh zou d'er gortoz, droug-santein a ra-ean ?

ISAAC.

Ag hou kis ém hevêr, lausquet ma hum glêmman,
Sél-taul en hou cleuan, me zad, é huanoadcin ;
Ha memb, ên drespet d'oh, m'hou cuél reih é ouilein.
Ne hoès quet, él aguênt, hiaihne, memb hrêhatct !
Ha poén em bé groeit d'oh, me zad, hemh er gouyet ?

— Pihue-henac e zou duah doh er guerzeu ne hellei quet hum virêt a gavouet er rê-men guerzeu ur mæstr.

Red-é larèt neoah è ma en tragedi-zé, èl é bredègueu, couciet dré un troh guirieu gallèc. Campennet a mès un tamik er ré a zan a scribue.

Goulennet-vou guet-n-ein marcé : hà bout a veoh-hui eid en tragedieu-zé? En darn-muihan ag er vèlcan ne vennant quet bermen eleuet conz a nehai. — Ha n'en dé qnet er gueu guet-hai, me leinour queih. — Mæs perac enta é oé mad gobér aguênt er péh e zou droug gobér hinihue en dé? — N'en dé quet el-ceè e ma ret larèt. Er péh a oé mad cand vlai zou, a zou mad attàu; mæs en dud a oé mad cand vlai zou, a zou fal bremen. Ér pen ag en hoarieu-zé en hum gavé dalbéh aguênt en dud a vuhé vad a bep parræs; ha quênt en tragedi, tré ma pade ha goudè, ne vezé groeit tra fal erbet. Mæs hàg hellein a ret-hui larèt e ma en treu el-ceè bremen? N'en dé, allas! gûir penaus e ma en deverraneeu-zé ur vamen frontal a behéd? Mar des èn ur barræs ur hail benac, ‑beah én gorto é clasquou hoari en *Tragedi* hag é cavou é bèr ér parræsieu tro-ha-tro tud youanq èl d'hou, tud didalvé ha direih. Pibue-é a huèlèr é tarimpredein en tragedieu? Er meauerion hag er merhed digampen.

Ne garéein quet enta nag er Bersonned aguênt er revolution, péré a oé eid en tragedieu, nag er ré a zou bremen péré ou dihuen. Mad ou dès groeit en eil hag éguilé. Hou personnèd, mem bredér queih, ne barrant quet doh-oh a guemér un deverrance divlam; ne vennant nameit hou pèllat doh en droug.

Mæs distroamb doh en Eutrn Noury ha gûèlamb-can èn é lehuiné, é creis er vugalè ag er hatechim. Jamæs ne oé quen eurus él a pe oé é mesq é amièd bihan, èl m'el laré. Hanadein a ré ar é face er joé a gargue é galon. É guréèd-oé a laré er hatechim én ou bredìaheu, ha memb ér vourh er muihan ag en amzér.

A pe dosté er guetan communion, oh! nezé ean a venné ean-memb disquein dehai el lezen hag ou laquat de gomprenein er vrastæt ag en donæzon a yent de receu. Lausquet, a laré-ean, él hur Salvér, lausquet er ré vihan de zonnet devad on. Ean a laqué er bautred él lein ag en ilis, hag er merhéd ér sól, bag ean-memb a yé hag a zistroé etre en neu rum. Den erbet ne hré er hatechim güel eid en Eutru Noury. Ean a zisqué ehué perhueh-mad el lezen, guir a guir, d'er vugale, mæs ne grede quet ó oc treu erhoalh quement-cé. Guet guirieu er rè izellan, guet histoérieu tennet ag er scritur, ean a laqué peb guirioné de vout quer splann ma belle peb-unan comprenein bemh poen erbet. Eit rein gréd d'er vugale, ean a brate hag a re livreu d'er ré furan ha d'er ré disquettan. Ean ou mélé ehué dirac er bobl, ha quement-cé a hre calz a hlijadur d'en tadeu ha d'er mameu.

Ur hueh ur hroaidurik, quen dister ma ne vezé quet guellet en difforh doh er vugalé aral, deustou ma oé én e sau, a responde él un doctor. Hum vahein a ré er bobl eit sellet en æhk-cé. En Eutru Noury, é huélet hoant en dud de hanáuein ur pautrik en devoé quement-cé a houyedigueah, er heméras étre e zivréh, a voquas dehou hag a laras : « Chetu amon « en doctor; hennen-é er mæstr ag er hatechim ; « izélloh-é a gorv eid er réral; mæs, dré er spisonni « ag é spered, é ma hilleih ibuelloh eit-hai. »
Guélet hun nês é oé en Eutru Noury scüir er grechénon dre é gonzeu; mi e huélou ér chapistr arlerh hennen o oé ou scüir ehue dré é garanté é quevér en nessan.

## SEIHVÈD CHAPISTR.

*Mâguein a ré en dud ëhomée, hag ean a ré dillad d'er ré a oé nuah.* Tob.

Leinein a ramb é vezè rescondet d'er ré a houlenné é mèn é chomme sant Eloi : *Él lèh ma huëlchet ur vostad peurerion, azé-é è ma é chom.*

Quement aral a vezè bet guellet rescond de bihne-benac en devehé bet gonlennet é pèh lèh é chommé en Eutru Noury. Ur mab a beurerion a vezè guëlet étal é zor; mar-a-dorh bara a ré dehai bamdé. En Eutru Noury n'en devoé quet ancoëhcit é oé-ean bet ehuë peur, hag é dud é clah on zamen. Ha ne vebé bet én é dy nameit un tam bara, ean en devehé er rannet guet er peur.

Mad-oé eid er person ma oé Bignein nnan ag er parræsien pinhnikan ag en escobty. Quenavé en dra-zé n'en devezé quet bet guellet bibuein. Mæs en diauguen a oé cribue ; carguet-oe er granieleu a hrau. En Eutru Noury a gavé neoah en tu d'ou gouli ag ur blai d'en aral.

Ne oé quet casi dé erbet ne zé unan-benac de houlen en alézon é cuh. Hinihue é oé ur beih mei-tour en devoé reit é zehuëhan blanc d'é Entru. Ret-oé hibuein é dyegueab. En ternoz é oé ur gueib intanvès chommet hemb nitra guet ur vanden bngalé. D'er person oé mâguein er vam bag hé bngalé. Gnet a berann ha mpmb a venad segal e yé peb suhun ér mæz ag er porh ! Mæs ehuë guet a vennobeu a daulé en dud ëhomée ar bèn en dén truhéus-cé!

Gnet Margarit Gillet ha gnet Anna Daniel en en dès cleuet en Eutru Coëffic er pèh e yan de larèt :

Ur voès ag er vourb, Therès Valy, a oé dimèet de Loeis er Brazidec, peur queih quemenèr. Él ma oé er heih Loeis goal-gouh, ne oé quet mui clah ar uehon. Ne gavé quet mui a zuéhien; un aral youankoh e houyé gùel é vichér. Allas! Loeis ne hellé quet rein hara d'é vugalé, ha dùein e rent guet en nan, rac ne gredent quet goulen. Ne oent quet accourcet doh quement-cé. Therès Valy a dolp hédillad æred hag er pêh hi dès guellan, hag en ternoz é teli monuet de Logounéh eid ou guerhein. Doné a vennas ma tas d'en Entru Noury hanàuein ou dobér. Ean a yas quenteh d'ou zy, a hourdoussas guet caranté Loeis ha Therès, hag a laras dehai: « mé-é « hou tad, ha me halon a zou lan a garanté aveid « oh. Hâg én arvar é oh-hui ar guement-cé? Perac « enta ne zeoh-hui d'em havouct ha de larèt d'ein hou « poen? Ne gonzet quet mui a huerhein hou tillad, « Therès, me merh, ha hui, Loeis, hui e zei peh « mis de glah segal d'er porh. »

Ne oé quet hemh quin guet rein hara d'en dud é hré en Entru Noury vad dehai. Ur gonz vad a zou mar-a-huéh gùel eid argand hag eur. Ah! guet a dud a dréz calon er peur én ur rein en alézon dehou. Temallein a rant dehou é arhouéregueah, é nerh, e lonquereah; ha mar-a-huéh n'en dès quet daihret tam hara! Tud cri, goarnet guet-n-oh hon planc, ha lausquet er peur é peah.

En Entru Noury, éu ur hobér vad, a sehlauté quêntoh receu en donæzon eid er henig. Biscoah ne hoal rescondé dén erhet.

A pe houyé é oé unan-benac anquinet èn é barræs, hag en en devoé dobér non pas a argand, mæs ag ur guir a garanté, quenteh er hugul mad e yé d'er havouet, hag a houilé guet er ré gloésiet. Quen douce,

quer carantéus-oé é gonzen, ma té peab ha confort é calon en hani e oé treboulet ha disconfortet.

É parræs Bignein, él ér rèral, é oé chuetud hag en devoé caz en eil doh éguilé. Allas! n'en dès bro erbet é péhani n'en dès ré hag a gàr drong d'on nessan! Ne oé quet poéz eit spered en Eutru Noury, que n'en devoé mouguet er haz én ou haloneu ha laqueit caranté én é léh. Ean e gouvié én éneberion de zonnet de hredein guet-hou, ha ret mad oé dehai hum vréhatat goudé m'oun doé daibret hag ivet doh er memb taul. Inour, inour perpet padus d'ur bugul quer carantéus doh é zevéd!

El ol er ré a gàr, en Eutru Noury ne sellé quet doh é boén eit gobér plijadur d'er rèral. Ean a houye reib-mad é cavé caër en dud a ziar er mæzeu cleuet en overen ha bout covesseit abret. Dré guement-cé ne cheleué quet doh en hoant en devoé de gousquet; quentéh él goleu-dé é oé én ilis; ha goudé ou devout cleuet é overen ha covesseit, é oé en dud hoah é conrec de monnet d'ou deueh. Ne mès quet hoah conzet a garanté en Eutru Noury eid er re clan. Na oé amzér erbet a harré dob-t-hou a monnet d'ou guélet. A guement ma hellé ean a huellé de zrougueu on horv, mæs guet bilieih mnyob a sourci é clasque guéllat de glinhuédeu ou inean. N'en dès mam erbet bag a gonz guet quement a zoustér doh hé hroaidur eit gouni ar nebou ma quemérou ur remæd huerhua, mæs requis eid é huellaen, él ma conzé person Bignein doh é Barræsiénéd cit m'ou devezé vennet covessat ha bout nouyet; ha hiscoah banni n'en dès dissentet doh-t-hou.

Hà souéhus-é ma oé en Eutru-zé câret ha mèlet guet en ol? hà souéhus-é m'en dès hoah hinihne en dé é Bignein tud hag e houil a pe gonzant a

nehou tud hag e lar d'on hngalé ? « Me mès-ean « guélet, me mès conzet doh-t-bou ; bet é bet én « ty-men, azéet en dès bet ar er bane-men ; goarnet-« ean a balamorf dehon ! » Non paš quement-eé n'en dé quet sonehus ; mæs souéhus-vehé ma vezé birhuiquin aneoéheit un dén quer mad ha quer santel.

Ya quer santel ! É vuhé e zou het perpet didemal ha ne houyér qnet penaus é hès bet tud fal erhoalh eit vennein dùein é inour. Sant Jeròm a oé bet ehuó carèet dré é èneberion ; mæs santeleah Jeròm a zou bet hanàuet dré en ol ; ha rah en dud en dès hibuet é gré en Eutru Nonry a lar d'ur vouèb : babé ur sant a bélié.

Quènt er revolution, en Eutru Nonry a oé sellet guet en ol èl unan ag er ré guelan ag er vélean brètoned. A pe gonzèr ag ur predégour hras, dén, é larér, n'en dé par en Eutru Nonry ; a pe vezé conzet ag un dén speredet ha hourrus, Nonry, é vezé larét, a zou unan a nehai. Tro-ha-tro de Vignein é vezé laret : tri zra sonehus zou ér barræs-cé : en damezel Duport (incan mad mar dès het hiscoah), en Eutru Nonry hag er hloh bras. — Er vélean a laré : tri dén, péré n'ou dès quet ou far én escohty, hun nès étal Logounèh : person Bignein, person Mouriec ha person Sant-Yehan. É gallèc é rent é hanhue de bep-unan. En Eutru Noury, é hrent a uehou *Homme d'État*, en Eutru Gae, *Théologien*, hag en Eutru Danielo, *Jurisconsulte*.

Ha gùir-oé el lavar-zé; deliet-oé de bep-unan en hanhue a oé het reit dehou. Ni a huélou dehuéatoh en en devoé spered apis en Eutru Nonry gùélet pél é rang de betra é vebé troeit er revolution. Conzamb bremen ag en ilisieu e zou bet sánet revé é avis.

## EIHVÈD CHAPISTRE.

En Eutru Noury ne chommé jamæs é poëz. Pe ne oé quet én ilis, é oé é studial pe é scrihuc predégueu en é gambr. Pe yé de valé é hunan ér parqueu eit discueh un tamik, é sperèd ne arsàué quet a labourat; nezé e campenné, drè é chonge, e ilis bag en ilisieu aral en devoé güèlet. Ér guis-men hag ér guis-hont é vehé ret gobér en dra-men hag en dra-zé. Ha quènt ma oé tennet mein na trohet tam coéd erbet, é oé é ilisien én ou sàu èn é spered. È blijadur oé leinein livreu a zisq peoaus é ma ret gober eit sehuel erbat tyer, ilisieu pé ne vern petra.

Ean en dès lausquet ar é lerh mar-a-rôl hag e ziscoa en en devoé studiet sonn el livreu-zé.

Revé é chonge é ma bet groeit ilis Bignein, hani Guénin, hani Guern, hani Berné, tour Pleuhignér, tour Nein ha porchet Carnac.

Cleuet e més larèt é ma treu caër en ilisieu-zé. Eid on-mé ne bouyan quet: de guetan, rac ne més quet ou güèlet rah, ha, drès peb-tra, rac n'en d'on quet gouiéc erhoalh eit larèt me chonge ar guementcé. Ne fal quet d'ein bout ag en dud a bère é eonz er Bugul fur, ag en dud

E glah disquein de bep-unan,
Er péh ne bouyant quet ou bunan.

Ilis Bignein a més güèlet, hag baval guet-n-ein é ma bràn. Mæs en tour a gavan hilleih rai dibue eid er sòl, ha perderi a mès ne zebe de gouéh quènt pèl.

N'en d'on quet dén a viebér, m'el lar hoab ur bueh; mæs n'en dé quet ret bout eit gout é ma hilleih brànoh en ilisieu gouh eid er ré sàuet a houdé caad-

hautér-hand vlai-zou. Ne houyan quet ha dishavalon doh er réral, mæs a pe yan éu ur gouh ilis, quenteh e hirrissan guet un euu santel; me huél reihmad n'en dé quet el lèh-cé él er réral, é ma ty en Eutru Doué-é. Tihoneldæt el lèh santel a bèlla a me spered saffar er bed; eu autær é lein en ilis, ha casi cuhet, a zegass chonge d'ein ag er guirieu-men ag er scritur : *Ne dostet nameit guet perderi dedal me autær*. Er pilerieu quer moén, pére a hum sâu trema en neau, a lar d'ein é ma trema en neau é teli chuê hur haloneu hum sehuel. Er sænt hag er santésed, lihuet quer bràu ar guir er fenestri, pé auzet ar er pilérieu, a zegass chonge d'ein en e mès amiéd én neau hag a bed aveid ou; hag en ur huelet el lonnèd hag en diaulèd a zou chuê ar er pilérien, é comprenan e ma er vuhé-men un amzér a vrézel, ha n'hur hou a heah guet hun éneberion meit goude hur marlue, mar marhuamb é caranté Doué.

Mæs a betra é ta chonge d'eu dud en un ilis uehué groeit : fenestri guen, mangoérieu guen, pilérieu tihue ha bér, un autær idan dorn er bobl ; ne hirrisser quet éu ur monnet d'un ilis él-cé! É men é ma er sænt lihuet ar er guir pé auzet ar er vein? N'en des quet ront a uehai.

Cavet mad ma lareiu d'oh er peh a zon digouehet guet ur belég.

Er bélég-cé, clan a houdé guerço, a glasqué er yehaid én ur vro diamèn. Monnet a ras, eit gobér é bedeu, é unau ag en ilisieu caerran a zou ér bed. (1) El ma oé goleit en amzér, ne oé eu ilis nameit hantér sclærderet ; ne gleue brud erbet ; nuan-henac hemb quin a huélé stouyet étal er pilérieu. Ean hum zeulinas chuê hag hum laquas de bedein. Allas!

(1) Maru-ilis Pac.

Google

goulennein a ré guet Doué é hnellaen, pé aboel nerh eid andur é boénieu calet ba hir. Touchant é tas béleau de gannein gospereu er rè Varhue, hag en orgléseu a ré d'en ilis dassonnein ! Mæs gondé er gospereu, er véleau e yas quit, bag ean a chommé attau ar é zenlin, hag a chongé é vehé bet ehué arribuet eit-hou é bèr, en ær ag er marbue.

Neoah er gogussen a holé en hiaul hum zistréas, hag, én un taul, ur sclærdér vras a zas drè er fenestri libuet én ilis. Caërret un dra a huélas-ean nezé! Carguet-oé en ilis a sclærdér, mæs ag ur sclærdér douce él ma peintrér hanl er baraoès, ur sclærder milein, rac ma oé tost en hiaul de monnet de gub. De guetan, er heih clan n'en doé quet taulet mi d'er fenestri libuet, na d'er pilérieu quer moën, na d'en tablenneu caër a hoarnissé en ilis. Nezé ean a sàuas é zeulegad, hag a huélas sent ha santésed é sclinguernein ar é ben, sænt ar er pilérieu étal d'hou, sænt én tablenneu a bep costé ha gronnet guet ur sclærdér caër ha sonébus. Hum gredein a ré ér baraoès, hag er chongemen a sàuas én é speréd : goudé en tihoueldæt é tei er sclærdér ; goudé er poénieu, el lehuiné; er Sænt n'en dint oueit d'en nean nameit rac m'on dès donguet ou hroéz. Hoah enta un nebéd a boénieu, ha goudé er baraoès !

Er béleg clan a zistroas lan a joé; Doné, havaloé goet-hou, en devoé reit dehou hanàuein é ivoul santel. Birhuiquin ne aucoebou en ilis cé. En un ilis nehue groeit, n'en devehé quet bet el lehuiné-ze.

Petra laran-mé enta ? ha mélein a rein-mé en Eutra Noury eid er pêh en dés groeit aveid en ilisien ? m'er mél eit mar-a-dra, mæs, eit quement-cé, n'er mélein quet.

Ne hellan quet er mêlein eit quement-cé, rac sterd é credan en en dès hum fariet; mæs bihannoh hoah é vennan er haréein, rac m'en dès hum fariet guet ol en dud ag é amzér. Nezé ne oé nitra bràu nameit er péh a havalé doh er péh a oé bet groeit, quênt er grecheneah, é Rom hag é Athènes. En ilisieu quer caër neoah sàuet dré hun tadeu pnemb cand vlai-zou, ne oent tam erbet d'on bis. Pihue a gredehé penaus Fenelon, unan ag èr speredeu brassan a zou bet biscoah, ne gavé quet d'é chonge hur bouh ilisieu, hag é oé quæ guet-bou ma ne oent quet groeit é kis ilisieu er bayanned. Allas! er speredeu spissan a helle ehué hum farieh, ha n'en dé quet un dra mebus eid en Eutru Noury bout bet ag er memb chonge guet Fenelon. Ne hellé quet hum faricin é gùel compagnoneah.

Pe vihuché hoah en Eutru Noury, ean a gomprenehé reih-mad, èl rah en dud disquet, é ma jaugeaploh hilleah, eid hul lézen santel, en ilisieu a hauhuer é gallëc *gothique*, eid er ré groeit èl *tampleu* er bayanned. Oh! er ré en dès en eurustæt d'en devout ilisien couh a zeli dihoal perhuéh-mad ne vehent cohonnet. Guet a ilisieu, allas! a zou bet a houde deu uiguênd vlai goastet dré ré ne glasquent neoah nameit ou hampennein!



## MISSIONEU
### AG EN TONG-KING HAG A GOCHINCHINN.

*Lod ag ul liér en dès bet scrihuet en Eutru* Miche, *Missionnér apostolik, d'é vrér.*

Gothi, en neu ar-n-uiguénd a Galan-gouyan 1841.

Me heih Vrér,

Gont a ret é ma marhue Minh-Menh. Er roué cri ha didruhé-men en dès bet groeit quement a vrud dré en abiltæt en devoé eit gobér tourmantein er vartyréd, ma teliér en devout bet cleuet conz ag é varhue én ol broyen crechén. Marhue-e; ouéit-é dirac Doué! Mæs é ordrénanceu blaouabus a vihue attàu ar é lerb, hag a hra disconfortance brassan queih banden Jesus-Chrouist, deuston ma hrant neoah dibennein calz bihannob a dud bremen aveit ne hrent a ziaguént. Lod ag en ordrénanceu-zé, a hoès bet leinet é livreu Brediah er Fé, a zeli en devout bet discoeit d'ob é oé calon un tygr a saillé én é greis. Mæs, hà hui er hredehé, groeit en dès bet a hend-aral, dré guh, treu péré a ziscoa, billeib güel boah eid er peh a houyet ar é goust dré é ordrénanceu, na didruhénsset, na calettet ur galon en devoé. Me gonzon a lod a nehai d'oh; hag en Entru Escob a Vetellopolis, guet ur Bélég aral ag er vro, péhani casi dalhmad en dès bet chommet tos-tiktra d'é vannér, e von test ag er péb a yan de larét. Quement-men a ziscoei penaus, mar chervige vertuyeu

er grechénion vad de gresquein gloër hag inour er religion, e chervige ehné hilleih de guement-eé fal sieu er ré-zé memb a bra brèzel dehi.

Ér pèn quetan ma sàuas inemb d'er roué Minh-Menh er vro izél a Gochinchinn, él ne honyé quet er ronémen de hêh pèn en en dévehé bet troeit en tren, drè ma huéle ur mandarin bras ag en tu guet er ré a oé inep dehou, ean a bras er chonge de gubein én ul léh distro ol é hresteu caër ha prisus, aveit mirèt n'ou devezé bet couèhet étré deourn er mandarin bras-cé, mar hezé bet deit dehou bont er brihuan. El ne venné quet neoah hum izéllat beta croguein én ur biguël eanmemb aveit toullein en doar, ean a ras er garg a guement-cé d'ur verh youanq ag é halæs, de béhani en devoé bet sourei a rein é raug, eit merche ag é garanté dob-t-hi, donæzoneu aveit parrat n'en devehé bet gouyet dén er péh a oé én é chonge-ean gobér. A zivout er mercheu zé a garanté a ziscoé er roné d'er verh-men, en dud aral ag é halæs a gneméras lvi dob-t-hi, ha peb-unan en devoé memb droug-calon doh hi guélet quen deit-cé guet ou mæstr, a p'en das, én un taul, er marhue hlaoahus en devoé bet er gueih verh de durel el lorh é speredeu en ol ha de ziscoein n'en dès nitra, na mignouage na eounar, ne zelier dougein a berh un tyrant él-cé en dés quement a taussoni. Él n'en dès er ré fal fiance erbet é dén, rac no vélitant quet m'en devon dén ehué en-hai, Minh-Menh a hras trézein er verh youanq-ce guet ur glean quentêh él m'en devoe hum cherviget a nehi eit cuhein é drezol; hag aveit gout reihoh hoah ne oe meit hou é hunan en devoe nezé en alhoé ag en trezol-cé, ean a hras degass delou téad er gueih verb ar or plad.

Er péh a yet de huélel a zou hoah d'er bihanoan

quen eahus. É Cochinchinn é ma er gustum m'en devou perpet er roué ur verh youanq é touguein ar é lerh ur gonpen, é péhani é vé laqueit dil bétel rollet. Hama, un dé ma oé meàu er roué (er péh a zigouého guet-hou casi bamdé), ean a zalhas de larét é oé ér goupen-zé un dilen bihannoh aveit ne zelié bout; en en devoé-ind contet mad, hag é oé, hemb arvar, er verh en hélle en devoé lairet en dilen-zé. Caër en devoé bet honnen discoein splann é oé divlam, hag en en devoé er roué ean memb chaquet en dilen bételzé, a laré-ean hi devoé-hi lairet, nitra n'ellas parrat doh-t-hou a hobér hi laquat d'er marhue! Chonget, open é ma quer stanq en dil bétel-zé ér vro-men, ma vehé reit hantér-hand a nehai hag open aveit deu vlanc a France.

Un tyad tud, a dost d'é balæs, a oé, dré hoal chanche eit-hai, forh pinhuiq, er péh a zou requis attàu laquat poen de zerhel cuhet mad ér vro-men, ma ne vennér quet bout goal-gasset é peh kis. En hoant argarhus en devoé er roué-men de dolpein treu ha danné, a hras dehou cavonet imbér en tu de zegass ol eur er fameil-zé d'é gouffren-ean. Cheln amen penans: bout a oé én ty-zé ur verh youanq a houlennas er roué de hriéd. Chom hemb hi rein dehou, a oé, eid en dud-men, hum laquat ér brassan riscl a gol quement mad ou devoé; rac ur roué a Gochinchinn ne zeli quet bout lausquet jamæs hemb en devout é houlen. Reit-oé bét enta er verh dehou; mæs é léh bont mad doh-t-hi, ne ziscoas en devout én hé hevér nameit er hrassan caz, ha gobér a ras hi staguein é marchaussi é roncéd, doh ur pilér. Hennéh-oé hé mannér ha de noz hag ar en dé. Ag er guis-cé ean a zas forh æz de bén ag er péh a oé én é chonge; hé zud, ou halon tarhet guet er glahar, a hanàuas bean mad petra a

venné er roué, ha, dré en donæzoneu caërran, *a* glasquas el laquat de vout donçoh doh ou hroaidur; mæs ol en donæzoneu-zé ne huellas quet stad er gueh verh, pébani, én hé brassan anquin, a laras ua dé debai : « Pe ne zoughehen quet, emé-hi, gobér hoa laquat ol d'er marbue, m'hum dâguehé doh er pler coëd-men. »

Ol danné hé zud e yas a nehedigueu é donæzoneu ël-cé; hag, ur huéh m'en devoe bet er roué goalhet e galon argarhus, ean a hras distag er verb peurzé bag hi bass d'hé zy é pêhani ne oé quet mui a riz hemb quin de zaibrein! Chetui petra oé en dénzé, péhani, en é ordrénanceu, hur galbue-ni, étrez-omb tud a Europ, *tud digousciance* ha *tud gouihue!* Ne vehé ur méh vehé en devout bet er maleur de vout bet deit-mad guet un den avel-cé, péhani a oe bavalob doh ul lon eit doh un dén?

Chetui amen neoah un dra-benac a hra seuel mnyoh hoah er galon. Minh-Menh en devoé groeit quemer ur haër a digr royal a hre derbel én un dachen izel en devoé groeit closein a bep tu guet pilérieu coëd forb tihue; calz a blijadur en devoe é monnet d'er güélet inou, drês peb-tra pe vezé reit d'en tygr-ze ul lon bihue benac de laquat a dameu. Un dé é tas er chonge dehou de durel guet el lon cri-zé un dén bibue de vout draillet, eit m'en deveaé bet er blijadur a hetté bras guet é galon dinatur ha didruhé. Hni a gredehé marcé é choégeas eid en dra-zé ur goal-oberour benac? N'en dé quet guir. Ean a buelas, ér pèn d'en gnias ag er penuér ag é borh, ur soudard ag é hoarden hag a hras er galbueio; Quentéh nezé, hemb clasq tro na distro erbet guet en dén-men, ean a daulas ne houyan quet petra é caouidel en tygr, hag a laras d'er soudard : quçi de glasq en dra-zé d'ein. Er houzeu-zé

a oé bet aveid er heih dén-men él pe vehé bet en taul gurun. Sentein a oé merhuel! diaboeissein a oé arré merhuel! Laqueit ét-cé, avel ma oé, étré deu dygr, petra a bras-ean? Dén aviset mad ma oé, ean a choégeas eu tygr a havalé guet-hou bont en douçan, hag a zisquennas er gaouidel! Hum chonget mad en doé. En tygr-men a lausquas er heih soudard d'hum dennein a mou hemb gobér en disterran droug dehou, rac m'en devoé bet ul lon aral, ur buff, péhani ne oé quat goalbél, hum gavet de dostat ag un tu-ral d'é gaouidel ha de dennein ol é selteu ar nehou.

Pe vennehen merchein amen ol en treu blaonahus a vube er roué-men, ne achihuehen quet. Pihue enta a von souébet e huélet é ma bet quer eounaret-cé doh ur religion santel péhani ne houér hum bobér doh fallanté erbet?

É vah, deit de vout roué ar é lerh, n'en dès chet groeit hum hanàonet boah dré vercheu cri erbet él-cé én é ordrenanceu; mæs, revé ma huélamb m'en dès bihuet béta bermen, n'hun nès chet tam léh de vont hardeh eid en amzér de zonnet. En amzér ne oé hoah nameit en béritour tostan, hag é raug ma oé bet memb hnéhet er brézel inep d'er religion, ean a hré hoarriein dirac en ol ba gobér goab dré farcerion ag er péh a zou santellan rah, ag er mystérieu ag hul lézen santel. « Er roué-men, a lar eu dud ag er vro d'cmb, en dès ol fal deicheu é dad; mæs n'en dé qnet quer spis él d'hou. » Meàu m'en dé a vitin bet en noz, ean a lausq guet er hatan mæstr ag é balæs er houis ag é garg pen-d'er-bèn.

É bras riscl erhoalh é omb bermen. Él ma hès querteri ér vro, tud hantér-varhue guet en nan a zisquen ag er mannéien, a za, tregond pé deu-uiguénd dén a vauden, d'hum guemér a fæd-noz doh er héricgueu

ag en dro. Bamdé é cleuamb er pladen couivr é sonneiu aveit larêt diboal. Liès deja é ma bet gronuet hul logik dré fal dud avel-cé; mæs er penneu quetan ag er guêr-men, pêré a zou crechènion, a boarn hemb arsàu hur mannerik, rac ma houyant reih, é col-ni hur bubé, é collchent-ind ehué ou hani.

Er mandarinèd a hra inclasqucu bamdé aveit dizolein cubeu el lairon-zé; ha chetui arré ur riscl aveid omb-ni; rac, èn ur glasq el lairon, ind a hellehé forh-æz dizolein ehué en dud vad bag a fæçon. En diaul, ag en tu-ral, pèbani a bouêr erboalb n'en d'omb quet deit dré-men eit donguein donrn dehou, a hra ehue er péh a helle eit gobér d'emb scarhein er vro. Un dén payan a yas, n'en dès chet hoab güerço, de larêt d'ur mandarin é péh lèh é oemb cuhet : er mandarin-zé a bratas dehou ur varren argand (puemzèc piastr) mar venné hum gargnein ag hur hemér; « mæs, emé-ean dehou, mar dès ha manquein ar ha daul, penaus é vennès-té ma vei castiet té-memb? » É cleuêt quement-cé, en treitour a gueméras enn hag hum dennas d'é hent. Calz a fal droyeu en dès en diaul; mæs Doué zou cribuc. Bout-zou puemzèc dé a boudé, ha n'en dès chet bet groeit hoah inclasq erbet aveit hun dizolein.

Hou prér lan a garanté eid oh,

MICHE, *Provequel apostolik.*

*Lod ag ul liër en dès scrihuet en Eutru* MASSON, *Missionér apostolik, d'en Eutru* MASSON, *é ganderhue.*

Ag en Tong-King, 25 Gourhelin 1842.

ME HEIH CANDERHUE,

Ét liër dehuéhan a mès bet casset d'en eutru Ferry, me laré en hur boé léh de gredein é vehemb bet quént pêt e peah, ha ne vehé quet bet laqueit d'er marhue er ré ag hur bredér é Jesus-Chrouist a zou idan en hoarneu. Seblantein a ra n'en dei quet en treu de fin vad, èl ma oemh én gorto; hag hellein a ramb quéntoh credein é ha counar en tyrantèd, gouèt un tamik arsàu, de gouéh ar-n-amb a nehué ha quer goah avel biscoab. Gûel arzé! em bebé-me hoant de larèt: martezé elquênt é arrihuon ehué ur hource benac me zromé. Jaujabl- vellé, me grèd, arlerh em bout bet gûélet quement a vartyrèd é verhuel, hag em bout bet laqueit én doar quemeut a grechénion courajus marhuet aveid er fé, ma tehen-mé ehué d'em zro de vout héritour d'er rangeuneu ou dès ind bet douguet ém raug.

Chetui ameu er péh e hra d'emb güélet é oé faus er greden hur boé nezé : Piar Kanh, unan ag hur bélean ag er vro-men, a oé bet condannet d'er marhue hag a horté én é hoarneu ma vezé bet deit eu ordrenauce a berh er roué. Aveid omb-ui, ni a oé é sèl ma vezé bet douceit é santance, a pe arribuas guet-n-emb un dén a oé bet degasset a hér ba d'er prestan, ag er

guér-vam ag er hrovince, eit larêt d'emb é tougué eu ordrénance ma oé ret el laquat ahen d'er marhue. En doairé-zé, mar em laquas souehet, a ras ag en tu-ral calz a gonfort d'em halon; rac, open ma hé en lis d'hi devout ur martyr nehué, me hel larêt é oé gùel guet-n-ein hilleih gout é hé Piar Kanh d'en nean, eit ma veze bet laret d'ein é vebé het divroet ha laqueit ér risel dre-zé ag hum gol dehuéhatoh. Me gassas quentéh tud het el léb. Mæs mar-a-zé gondé, en dri-zéc ag er mis-men, me huélas é gorv é arrihue, dou-gnet én ur rooed, dré grechénion ag er guér-vam. En de quênt é oe bet dibennet; quentéh él ma oé bet laqueit d'er marhue, er mandarinéd a lansquas er ró-men d'er hass guet-hai eit m'ou devezé-can bet béiet. Groeit a mès, guet en ol lid a hellen, dirac ur bohl bras a grechénion en dès het hum dolpet amen ag en ol kéricgueu ag en dro, quentéh el m'en de het deit dehai gout en doairé ag é varhue. Deuston ma oé bet dibennet, ha ma oe huéh ær ha tregond deja a boudé ma oe marhue, ne oe tam dislihuet er hélég santel-men; laret-veze bet doh er gûélet é oé un dén cousquet-oé; é zivréh hag é zivar a oé quel liant el a pe oé é huhé, bag, a pe oemb doh el lienneiu, é ridas boah ur hannik mad a oaid péhani a oé fresq-hihue ha rù-poah.

Piar Khanh a oé het dalhmad er ehoége ag er Véleau; un dén dihares-oé het aveid e zevérieu, a ha hiscoah n'en dès bet den cavetguir de larêt ag é vuhé; mæs coard ha méhéc-oò quement él ma heller bout. Scrihuet a mès bet é léh aral é oé bet dantet dre ur hi én ur zonnet d'em gûélêt dré affær; hag, él ma oe bet ret dehou distroein én dro én ur vâg, é oé bet hanàuet dre ur vauden maltouterion ha quemeret, en nâu-ar-n-uiguend a vis guenvér.

1842, guet ur hatechimour hag ur hrechén aral; er-ré a oé hoah a heud-aral guet-hou a hellas téh hag hum guhein.

Dirac er mandarined, deliet-é d'ein el larèt amen, ne houyas quet hum zerhet él ur hrechén courajus. Quel liès guêh ma hé dirac-t-hai, é sponté hlaouah én ou raug; haval-veze memb a gourçadeu doh un dén en devoé collet aquèrh é bèn. Quel liès guêh ehué neoah ma hés het conzet dehou a zinahein é fé, ean en dès bet dalhmad laret guet calz a nerh penaus n'en de-vezé quet ean groeit. Liès é scrihuen dehou aveit cri-huat é gourage; me gassé dehon ol er pèh a rinqué; me hré memb de vêlean monnèt ind ehué d'er güèlet, ha dré bedair guêh é ma bet covesseit éu é hrison. Ag é du, ean e scrihuas d'ein n'en devoé quet mui a eun; hag é güirionè, revé m'en dès laret d'ein ré en devoé sourci a nehon, pèl doh en dud a lis, can a gonzé hag a hrè avel ur güir covézour ag er fé; ha joé oé guet-hou ma cavé èl-cé en tu de scüill é oald eit Jesus-Chrouist. Mæs mar dé d'er mandarined er gal-huein dirac-t-hai, pé mar conzent un tamik rost doh-t-hou, ne houyé quet mui mèn é oé. Doué hemb arvar-é, én é vadeteah én é guevèr, n'en dès chet bet vennet ma vehè bet goal-auzet bras a daulen; er mæstr mad-cé, dré ma hanaué péh quer goann-oé, n'en dès chet bet vennet ma vezé bet goal-drettet mest dré gonzeu. A hend-aral, ean en dès het douguet a galon vad é gacol hag er rangenneu ponnér a héré é oé sammet, deustou d'er hoéu a hrent dehou. Aveid on-mé, pehani a hanàu mad é santeleah, n'eu d'ou quet tam souéhet a guement-cé.

Ag en ær ma oé bet condannet a berh er roué de verhuel, ean a ziscoas hout aquèrh un dén aral hag er scont en devoé aguènt a yas quer pèl doh-t-hou

tezé, ma hoarnas ol é lihue a pe oé het leinet ordrénance er roué dehou, hag a pe oé het memh tennet ag é brison aveit bout casset d'er marhue. Er mandarinèd, quént gobér en dibennein, a zalhas a nehué ar nebou aveid el laquat d'en devout truhé dob-t-hou ean-memb, a laras reib dehou é oé conrce eit-hou hoab d'en devout é vubé, ha n'en devoé quin d'hobér eid en dra-zé nameit gobér seblant a guërhet ar er groéz. Ean a rescondas dehai penaus, pe vebé bet ar nehou troein cain èl-cé de Zoué ba d'é lézen, en en devezé-ean bet groeit pél-quênt : « Me chonge, eméean hoah dehai, a zou groeit mad d'ein a huerço, ha doh-t-hou é talhein bet er marhue. » Guet un taul glean bemb quin é ma bet dibennet.

Er mandarinèd en dès dougnet er santance a varhue inep dehon, rac ma oé belèg, ha dré n'en dès chet bet vennet biscoab dinabein é Zone nag é lézen. Santance er roué a zougue ehué er memb tra : er péh a demallér de Biar Kanh én-bi a zou m'en dé ur mæstr a religion fal Jesus, ma chom bemh inourein é dnd couh, ha m'en dès bet hum aheurtet de monnet dalhmad inep d'er ré a glasqué el laquat de flastreiu er groéz idan é dreid, deustou ma oé bet liés goulennet quement-cé gnet-hou. En ordrénance-men a zou hoah rustoh ha calettoh eid omb, aveit n'en dé bet ré Minh-Menh. N'hun nès chet dobér a vout én arvar, er roué nehue Thieu-Tri a zou tyrant.

Hon canderhue, péhani hou càr,

C. MASSON, *Missionnèr apostolik.*

*Lier en Eutru* Miche, *Missionnér apostolik, d'é vredér ha hoéreséd.*

A brisonien Hué, er buarzdevéd dé a Vélueuen 1842.

Queih bredér ha hoéreséd,

Chetuî amen, pe taul chanche, en dehuében liér a-gassein d'oh; ul liér aveit larét quenavou-é. É on ér prison eit Jesus-Chrouist ha sammet a rangenneu a houdé en huézéc a huavrér 1842. Haval-é guet-n-ein, a pe houyehet en dra-men, é léh hou pout truhé doh-ein, é vou quêntoh hum laquat de uuan guet-n-ein a hrehet aveit trugaréquat en Eutru Doué ag er græce vras en dès reit d'ein, én ur rein d'eiu leh el-men d'andur ehné un dra-henac aveit é hloër. Goudé m'en dès bet ur vanden soudardéd a Gochinchinu dalbet en Eutru Duclos ha mé ar zoareu roué en Tan, hueh deueh quêrhet ên tu-ral de vorden ranteleah Cochinchinn, ha rac-cé inep d'el lèzen a guement hro-zou, é ma het liamet men deourn ardran me hain, ha laqueit ur gacol ar men goug, aveit m'en degass de Phuyen, ker-vam ag er brovince ag en hanbne-zé; inou é on het sammet a rangenneu ha boutet ér hassefos, é qneige ér fallan tud a zon ér ranteleah.

Open tri-uiguênd ehéh é on het attercet, ha sêl-güéh er mandariued en dès het groeit ol er péh a hellent aveit me laquat de zinahein me fé, eu ur hratat d'eiu é vezen bet lausquet de monnet d'em hent, ma quêrhezen ar er groéz. Me mès rescondet dehai penans,

meit ma vou Doué én tu guet-ar-ein, é vou sonn erhoalb me fé aveit derhel doh en turquézen ha gleanier, hag é oen prest de verbuel memb mill guéh quêntoh aveit gobér er péb a houlennent guet-u-ein. Dré bedair guéh é on bet scoeit ha goal-auzet a dauleu, ha dré bedair guéh en en dés reit dorn d'ein en Eutru Doué, én ul laquat nerh erhoalh én halon eit andur ol er poénieu-zé hemb gobér un disterran tra ne jaugehé quet doh ur soudard de Jesus-Chrouist. Re-von a guement-men en Eutru Doué trugairéqueit de virhniquin. N'en dé quet erhoalh ma ra nerh d'er ré goann ha m'ou bribua é creis ou souffranceu, ean a houér open troein er souffranceu-ze é joé ha lehuiné eit-hai.

Goudé deu vis hag open ma ou bet él-cé é trebill hag é poen é prisonieu Phuyen, é on bet casset, guet en Eutru Duclos, bet ker er roué. En drizéc a vis mai é arribuezamb é Hué. En eil a véheuein é ma bet ret d'emb bout oueit dirac en dud a lis aveid er hueh quêtan. Goudé bout bet attercet un tamik, é omb bet casset d'bun bent, ha n'en d'omb quet bet galhuet d'er gambr a lis a houdeuéh. N'en de quet hoab caër d'emb guélet petra a venner gobér d'emb; bamde neoah é omb é sell ma vou groeit d'emb amen él ma hès bet groeit é Phuyen, de larêt-é, a vout goal-drettet é peb kis; rac a betra quin é heller bout en gorto a berb ur roué youanc a zou meau dalbmàd, hag a zou a hend-aral quen dinatur, d'er hibannan, avel Minh-Menh, é dad?

Puemb Missionner-omh ér memb prison, en duchentil Charrier, Berneux, Galy, Duclos ha mé; en tri a re quetan a zou condannet d'er marbue a buerço, ha credein a rau é vehemb-ni ébué lodéc én ou bonheur é corv ur mis pé deu. Ni a hra, hur puemb, ne houyan quet pet nàuvéd, unan arlerh en aral, eit

ma pligeou guet Doué tostat en termein eurus ma hellehemh scùll hur goaid aveid er fé. En dé ma couéhou hur penneu a vou eid omh un dé a lehniné, un dé gnuil; ni e hoarn hun dillad caerran aveid en inourein. A vremen en hun nés hum gleuet aveit cannein, a drehi hur prison bet el léh ma vehemb laqueit d'er marhue, er *Veni*, *Creator*, er psalm *Lætatus sum*, hag en *Te Deum*.

E treiant, ni hum aprest güellikan ma hellamh de receu en taul glean a houlennamh ol a greis calon; mæs na hrasset joé a danhoamb-ni doh hum aprestein él-men d'er marhue! Oh! pihue n'en devou ivi doh chanche vad er ré a ra het en debuéhan tapen ag ou goaid eit Jesus-Chronist! En hent drettan ha surran-é aveid hur hass d'en eurustæt a badon hirhuiquin. Ur huéh ma vér bet mâlet a dauleu, ha ma huéler ne vé mui meit nr pas d'hobér aveit monnet devat Doué, ne sconter quet mui é raug er marhue; er marhue nezé hum ziscoa d'nn dén guet ur min-hoarh péhani a rejoeiss hag e gonfort er galon. Nezé ma vé en dorn crognet deja ér gurunen a hloér, na calettet-vehé hum hnélèt boutet pèl a nebué doh er porh hag ar er mor ag er vuhé maleurus-men, é péhani é ma quen æz farïein hag hum gol!

Aveid oh-hui, mem hredér ha hoéresèd, péré, d'em chonge, a zou pélloh eit n'en d'on-mé doh en termein dehuéhan-zé é péhani é tissohamb ol, chéleuet conzen er youanequan ag hou preder; er ré dehuehan a larein d'oh a veint. Dré ma vihuet é creis ur bed fal ha couciet, hui a gavou calz a riscleu aveid hon salvedigueah; beah crechénion vad perpet; chonget liés ér honzeu-men a lar d'emh Jesus-Chrouist: *Petra a chervige de vab-dén gounit er bed-men aquérh, mar da ha col é inean?* Ni hum huélou én ur vro aral guel

eid honnen. Mar plige guet Doué m'em galhuein quênt pêl devat-hon, él ma on én gorto, me fedennen en devou muyoh a nerh aveit n'ou dès bremen, ba me bedou hun Tad ag en nean d'hou quemér ol idan é hoard santel.

Podet eid on èl ma pedan aveid oh, ha credet é on d'er vnhé ha d'er marhue,

Hou prêr cârot,

MICHE, *Vequêl general.*

---

*Liêr en Eutru* Retord, *vequêl apostolik ag er huhhiaul ag en Tong-King, de guerent en Eutru Charrier, missionnêr apostolik.*

Ag er huh-hiaul ag en Tong-King, imbril 1842.

Tuchentil,

Carguet ma on bet a herh en Entru Charrier a rein d'oh é zoairé, me ya d'er gohér hinihue, nag é teliehen-me, doh er gobér, anquinein hras bou caloneu; rac me houér hemh arvar é chervigeou ehué en dramen de vihniquat én oh er fé. N'en det qnet ha chongeal neoah é tan de larèt d'oh é ma marhue; naren, er brér câret-cé é Jesus-Chrouist a zou hoah bihue én ær ma scrihuan d'oh; yah-é memb ha dispos; ean a ziscoa bout joyus attân, hag bum gav coutantoh eit biscoah; mæs n'en dès chet mui é liberté. Couéhet arlanné étré deourn énehorion er fé, ean a zougue er rangen eit Jesus-Chronist, hag a ansâu é hanhne santel é prisonieu er roné tyrant ag er vro-men. Marcé, aben ma

zeceuehet el liér-men, é vou-ean deit de vout martyr; marcé ehné é vou-ean hoah divroet én devalen-men a drebill hag a zaren; rac ne houyamh quet na pegonrce, na penaus é pligeou guet er roué achihue é boénieu. Denstou d'er pêh a zeli arrihue, chetui amen er pêh a houyér a zivout er fæçon m'en dé bet quemêret hag a ziarben er poénieu en dès bet én é hrison.

Me yaa, ér hlai 1840, d'er guér a Vanille aveit bont groeit Escob, hag a zistroas a inou, ar suhunien quetan ag er hlai arlerh, guet tri missionnér nebué. Én ur arrihue én Tong-King, me lausquas en duchentil Galy ha Berneux én ur guérik crechén, tair leân pedost doh er mor, eit m'on devezé bet a inon guellet forh æz hum amharquein a nehué, er hetan eit Cochinchinu, hag en aral aveit ur brovince a me veqnelage-mé a oé choéget eit-hou; ha mé, me yas, hemb rein de hout, d'en ty é péhani em hoé lausquet, én ur zihlaç, en eutru Charrier. M'er havas hoah inou. Ni a dremeinas tri mis en ul lod azé, hag, èl gûir amièd, a zevisas en eil d'éguilé, abad en amzér-zé, ol er pêh a oé het digouéhet guet-n-emh a houde ma oemb bet dispartiet hun den.

Mes, en uinéc a imbril, a pe oé bet gouyet én bur hérik é oé quemêret en duchentil Galy ha Berneux, guet nandéc aral a dud, er scout a hounias en ol, ha raccé ni a zihlaças d'er prestan aveit monnet pélloh de glasq ul léh aral aveit discuéh hur pén. Ni a sanas hun den d'un dro hetag er brovince ihnallan, trema ur guérik crechén a zou doh tor ur manné, é péhani é chom a huerço en eutru Jeantet, provequêl general ag er mission.

En drebad-cé é varhuas er bêlég a oé carguet a brovince Doai. En eutru Charrier, a oé bet hanhuet aveit derbel é léh. Bras-é er vro a zé a vout laqueit idan é

hoarnation. Huézéc mil crechén a zou én-hi, hag hum astenn a bra a dal kér-vam en Tong-King betag en dorieu a Chinn. Rannet-é é pedair parræs, hag é pebnnan a nehai é bès ur héleg ag er vro. En eutru Charrier hum laquas a galon vad én hent eid e vission nehué, é pêbani é arrihuas, é gourhelin, bemb en disterran goal chanche. Goudé en devout chommet tri mis er grechéneah-vras a *Vau-no*, é pêhani é oé bet queméret en eutru Corlay, ér blai 1837, ean a vennas monnet d'ur harræs aral, tostoh d'er mannéieu, é sél m'en devehé bet hum gavet goarantetob inon; mæs chetui ma couéhas, durand é hent, en noz ag er buemvêd dé a honil-miquêl, étré deourn er bayanneêd, péré er hassas d'er mandarineêd quenteh. Ni a ya d'el lezel de larét bermen ean-memb penaus é arribuas quementcé, én ul lier a scrihuas d'ein ag é brison.

*Tréhuehvéd dé a honil-miquêl 1841.*

« Er huemvêd dé a honil-miquêl, de noz, me yas, guet ur vàg a *Vau-no*, d'en ty a oé bet aleiget aveid-on én ur barræs aral. Él ma tremeinemb tost d'ur guérik payan, ni a gleuas crial : pihue a ya azé ? Hun tréhour disconfortet a rescondas, én ur greinein, ur guir benac; en tambourin a sonn quentéh, ha chetui ol er guérad tnd ar bul lerh, ré é hâguen, réral ar droêd. Ni hum daulas ér reuier; mæs m'bum gavas quer scuéh quént-pêl que n'bellen mui; me gouéhas dré dair pé pedair guéh; haval-oé gnet-n-ein bont ém ær debnéhan. Neoah me glasqué par ma bellen quérhet én deur, guéh bet en hantér ma oen abarh, guéh betag en discoai, gûéhavé memb pén ha goug; ur bnéb me gollas troêd hag a gonéhas én un toul donn; ne oé bet meit én ur scoein sterd gnet me zroed dob er sôl en em boé guellet er huéh-cé hum seuel drest en deur. Goudé

bout bet dihue ær doh-tu é quêrhet èl-cé guet poén én deur, èl n'hellen quet mui laquat nu troed é raug eu al, ha ma huelen open cand dén ar me lerh hemb no oé tu d'eign de deh a dré ou deourn, me laras d'er ré a oé guet-n-ein hum denn el ma bellczent, ha me lezel-mé me hunan, eit n'en deveze quet bet er bayanned cavet crechén erbet de hronnein em froçæs-mé. Ind em dalhas enta ha me hassas, gluh èl ma oen ag er pén betag en treid, de logeltik er hoard a guér.

« En trenoz vitin, ardro nàu ær, é arribuas mandarin er soudardéd ag er harter, péhani e bras m'en douguein d'e dy én ur roued. Azé e oe bet liamet men divreh ha laqueit ur rangen ar men goug; ha nezé, en dé arlerh, goudé bout bet chairret clos én ur gaouidel, é oen bet casset d'er guér-vam ag er hanton. Durand en hent, ne mès chet digueoret mem bèg de rescond ur guir hemb quin d'er péh a houlenné er soudarded guet-n-ein.

« En déc a houil-miquèl, ar en dro a nàn ær de vitin, er mandarin bras a hras men galhuein dirac-t-hou eit m'en devehé bet m'atterect. « Peh hanhue a hoès-hui? — Piar Charrier, lishanhuet Doan, mæstr bras a religion Jesus. — Peh ooaid a hoès-hui? — Eih vlai ha tregond. — A houde pet vlai-zon é oh-hui ér vro-men? — A houdé eih pe nàu vlai-zou. — Petra a hoès-hui groeit abad quehet-ce a amzer? — Me mès predéguet er religion a me ol nerh bag a ol me halon. — É peh léhieu a hoès-hui bet chommet? — E paud æ léhieu, ha m'hou pèd, mandarin bras, d'em lezel hemb ne vou ret d'ein ou hanhuein d'oh, pé hui a yei ineh de volanté er roue; rac er mæstroni en dès reit d'oh a zou aveit laquat e bobl de vout eurus; mæs nezé, ne laquehoh-hui lod ag en dud-cé e trehill hag é poen? — Hà mar dér hag bou scoein, n'ou hanhuehet-hui,

d'emb? — Naren, n'er groein quet, nag é valehoh-hui m'isquern, nag em divoellehoh-hui; penaus vehé d'ein-mé monnet d'hobér droug él-cé de guement a dud vad? — Ma ne vennet quet larét é péh kérieu é oh bet digueméret, laret ahoel dre béh cartérieu bro a boès het tremeinet. — N'el larein quet. Lausquet-mé, mandarin bras, de houlen en dra-men guet-n-oh: pe vehé bet deit d'ein, arlerh m'em bebé bet trezet él-cé hou canton bro-hui, ha bout bet quemérét én ur hanton bro aral tost d'hou ç'hani, ha hui a gavehé caër ma tehen de larét d'er mandarin ag er vro-zé en em behé tremeinet él-cé dré hou ç'hani-hui? Non pas, hemb arvar; en dra-zé a hellehé gobér poén d'oh. Beah eid er ré-ral enta er péh a garehoh ma vehent ind-memb eid oh. — Mén é ma er ré en des troeit doh hou lézen? Péguement a zon a nehal? Péh hanbue on dès-ind? — Ne honyan quet mèn é mant; a zivout reia ou hanbuen, ne zellan quet er gohér, hag en dra-zé d'er bihannan ne chervigebé de nitra.

« Er mandarin bras, goudé en dout goulennet ol en treu-zé guet-n-ein, a laras d'er mandarin a justice: « Goal fin-é én é recondeu, ret-von en atterce hoah deluébatoh. » Er memb dé-cé, de noz, er mandarin bras a bras m'en galhuein a nehué; credein a ren é vehé bet er huéh-men displéguet dirac-on en ol aprestemanteu ag er boen em bebé bet d'andur; ne farien quet tam erbet. En ur arrihue ér gambr a lis, me huél ur yob pilérieu, cacolieu, rangenneu, guialennen, turquézeu, hag ur gou a oé ahont é huéhein é dan par ma hellé. Gobér a rér d'ein donnet ér maz a me haouidel, hag arlerh ma oen bet atterret arré él de vitin, er mandarinéd a laras d'eign: « Hàg hanàonet a ret-hui Thack? (Unan ag er penneu quetan a hra brézel d'er roué.) — Non pas; er brezel n'em sell quet

mé, ha biscoah ne mès bet hum gavet guet er ré a zou ineh d'er roné. — Red-é ma larebet er huirioné, pé é hèr d'hou scoein a dauleu gûialen. — Nag é vehen-mé scoeit, nag é vehé tennet me halon a me hreis, me larou non-pas attàu; penaus é hellehen-mé larét é ma gûir er pêh n'en dé quet ? » Me laqnat a rer nezé d'azéein ar en doar, er vourreàuïon me stag doh pilérieu; me bedas aben en Entru Doué de gontein en tauleu gûialen a yé de goueh ar me hain, hag ean ou hontas qner reih eid ou douçat, ma oe het forh distèr er boen ou doé het groeit d'ein.

« Me scoein a rér, ag en taul quetan, ur huéh, ha nezé en em attercér a nehué. Me scoein a rér hoah drè eih guéh, revé mar-a-unan, ha drè zéc, revé réral; mæs n'em hoé quet-mé gouyet é oé bet nameit en tri taul quetan a hras droug d'ein. Gohér a rér d'ein azéein nezé eit bont attercet arré. Me lehuiné a oé hemb par; tud er mandarin a laré étré-z-hai : n'en dès chet tu d'er gounit.

« Er mandarin hras a laras nezé : martezé é vehet-hui casset de guér er roué; hà caër é cavehet-hui ? — Mar hé requis monnet d'inou, me yei; mæs paud é vehé gûel guet-n ein bout laqueit amen d'er marhue. — Mar da d'er roné rein d'oh hou cræce hag hou cass d'en Europ, ne vourrehet-hui a guement-cé ? — Na-ren; mæs, credet-mé, me zei arré én dro, quentéh él ma hellein, de hredég d'en Annamitéd er religion; m'hum guhou, él ma mès hoah groeit, beta ne zei d'er mandarinéd me hemèr a nehué.. — Mar hé conzet d'oh a flastrein er groéz idan hou treid, hà hui er groel ? — Ne gonzet quet d'cin ag en dra-zé : er Mæstr ag en nean n'en dès groeit biscoah droug erbet d'ein; perac en en anjuliehen-mé ? Na d'er vuhé, na d'er marhue, n'en dilausqueiu hirhuiquin; hag eau,

ag é du, n'em dilansquou quet muyoh. A vihannik en e mes-can cherviget, ha me chonge-é derhel sonn d'er chervigein dalhmed. » Er mandarin hras a laras gondezé d'er mandarin a justice : Red-é ma scrihnehet d'er roué : martezé e hrei-ean er hass d'er guêr-vam ebue, el en neu zén aral a Europ a zou bet queméret é cartér-bro *Nam-dinh*, en déeu quetan ag er hlaimen, hag a zalhér er prison é Hué hemb ou laquat d'er marhoé.

« Chetui pedost er peh a zon digouéhet guet-n-ein a boudé ma on het queméret. N'en des hanni, a drugairé Doue, lonyet guet-n-ein em affær; er pêh a hra calz a blijador d'ein. Bet e mès enta ér fin er pêh a boulennen a hêl-amzér, er joé ha lehuiné d'andur chué eit Jesus-Chrouist; ha hoah é ma el nitra-é ò sellan en tauleu a zou het reit d'ein; doh mil él-cé em bezé guellet derhel. El léh a hanan a zou het scoeit, n'en des chet het memh foenhuet. Goudé ma oé bet achihuet a m'atterce, é on het casset ar droed d'em haouidel, é pêhani é scrihuan d'oh, sammet ag ur rangen tihoe, mæs yah attau ha joéius. Ne mès léh erbet d'hum glêm; en ol a zou mad doh-ein.

CHARRIER, *missionnér apostolik*. »

Quentéh él m'em boé gouyet é oé bet queméret hur beih eutru Charrier, me ras carg de zen ag hur scolarion de gass dèc harren argand dehou eid é zobérieu hrassan, guet ul liér a scrihuezan dehou aveid er honfortein ha sonnat é goorage. Ind a ellas monnet bet-hou ha devis guet-hou pêl-amzér. Ind-é a zegasss d'ein ag é berh el liér a zet a leinein, hag en doairé m'en devoé er mandarin a justice scribuet d'er roué ag é zivout ag eu dri ar-n-uiguénd a houil-miquél.

Chetni amen er pèn quetan ag el liér-zé d'er roné :
« Queméret-zou bet é province *Son-Tay (Nél-doai)*
« nn dén a Europ, banhuet Piar Charrier én é vro,
« ha *Trùm-Dôan* er vro-men, mæstr bras a religion
« Jesus, ouaidet a eih vlai ha tregond, a cbom a
« houde nàn vlai én Tong-King, é péh bro en en
« dès predéguet a gub é lezen é calz a brovinceu,
« bemb en devout bet choéget eit mad é léh é cartér
« erbet. A houdé open den vis quênt é oé é province
« *Son-Tay*, a p'en dé bet queméret, en unan ar-n-
« niguénd ag en eihvèd loërad (5 gonil-miqnèl), é
« ereia ur parq a apparchant ne houyér qnet de béh
« ker, etc., etc., etc. »

En niguénd a bouil-miquèl é oé bet tennet en
eutrn Cbarrier ag é gaonidel ha laqueit é prison er
ré condannet d'er marhue. Petra a arribuas guet-hon-
ean inou ? Ean-memb-é en devis pen-d'er-hén én nl lier
a zegassas d'ein eit bout leinet d'en ol missionerion
ag en Tong-King. Lauaquamb-ean de gonz ; é zevis-
ean a bligeou d'oh bemb arvar calz gùel aveit cani
bauni aral.

En nau ar-n-aiguénd a Honil-Miquèl 1841.

Eutru Escob ha queih bredér é Jesus-Chrouist,

« En niguénd a honil-miquèl, un tamik goudé m'em
« boé bet er blijadur de huetet en neu scolaér a zou
« bet deit bet-on, é tas d'em gùelet ehne en tad Triéou,
« person ag er barraes é pêhani é on bet queméret ;
« mæs quen treboutet-oé pèn en tad queih-men, m'en
« dès bet ancoéheit a rein d'em en assolven. Laqueit-
« on bet goudé ér mæz a me haouidel eit bout casset
« d'er prison a zou touet é tivi, é pêhani é ma dalhet
« er ré condanet d'er marhue. Un ty forh bras-é,

« é péhani é bès é chom tri prisonnér ha den ni-
« guénd, multrerion ol pé lairon, caillage pe tud
« sânet ineb d'er roué. Peb-unan a nehai en dès é
« rangen hag ur gacol a buemb pé huéh troettèd a
« hirdæt ar é ziscoai; hag ou devout a rant open
« ou zreid liamet abad en noz. Aveid on-mé, ne mès
« chet a gacol, ha me zreid ne vent quet liamet;
« em bout a ran hemb quin ur vrauik a rangen;
« astennet-on eit consquet ar ur haér a zreguei drest
« er réral, hag idan d'on é bès ur vad a dorchennik
« brenn. N'en dé quet memb requis d'ein-mé bun
« ziscoein d'er boarnerion quel liès guéh él ma tant
« do gontein er brisonnerion, er péh a rér peb dibna
« ær, de noz él ar en dé. Me librance a mes de vale
« dré er jardin hag ér porh, hemb na ve dén doh
« me spial. Me fredeu a gueméran kevret guet ur
« mandarin crechén ag er guér-vam, a zou bet la-
« queit ér prison dré m'en dès bet cavet manq é
« trezolieu er roué a oé bet reit debon de hoarn. En
« hani, de bébani en en dès reit en tad Triéou carg
« a han-an, a ra argand de voés er mandarin-zé,
« ba honnen a bren neze bihuance eid omb hun deu.
« En tad-cé a zas déh d'em guêlet, é sigur donnet
« de gavonet er mandarin-men couéhet idan malgraece
« er roué. Me mès guellet conz doh-t-hon a costé,
« hag er huéh-men ean en dès reit d'ein en assolven. »
« Er mandarin en dès er garg a brisonien er bro-
« vince-men, a zou ur houb servitour d'er roue
« Gia-Laong, tad Minh-menh. Hà bui a gredehe en
« en dès dré inour, a boén ma oen oeit ér prison,
« me laqueit d'azéein ar ur gadoér bir étal d'hon,
« reit d'eign é voteu lair, ba quenignet d'eign mar-
« a-dassad thé a Chinn, guet ansuéh bras aveid ol
« er ré a oé é buêlet quement-men? Open en dra-ze,

« ean me fèd de bep cource de monnet de rannein
« hoab guet-hou é frêh hag é dhé d'é dy ; quel lies
« gueh ma ta d'em frison, oan a bra d'ein azéein
« étal d'hou ar ur gaër a gadoër hir, durant m'en
« dé en officerion chouquet ar en doar nuah etal hun
« treid. N'en dé quet erhoalh hoah, quemênet mad
« en dès d'er hetan goarnour lezel da zonnet betag
« on ol er ré a vennehé m'en guêlet, pé dègass d'ein
« un dra-benac; mæs el ma hes bet cleuet larèt é
« vè sellet a dost doh ul er ré a za amen, n'en dès
« chet pand a grèd tostat. Ne mès chet dohêr a larèt
« en en dès scûir vad er mæstr douç-men, laqueit
« ol er ré a zon én é vili, hag er ré fallan memb
« a nehai, de vout ind ehué mad èm bevêr.

« Er hnêh quetan m'em galbuas er mandarin hras
« d'er gamhr a lis, é oé bet degasset ehué d'inou
« ol er fal dud-ee ag er prison, eit gont hag ind
« me hanàué. Dré chanche ind e laras er huirioné,
« hag èl m'en devoé bet peb-unan a nehai diselæriet
« penaus n'en devoé quet hum gavet biscoah guet-
« n-ein, n'en d'on quet bet goudeuch laqueit é mod
« erbet én ou affær. En dra-zé memb-é hemb arvar
« a hra m'en dé er mandarinèd quer mad doh-ein.
« Mil bennoh ha trugaire de Jesus! Rèd-é en devont
« bet bihuet idan er mourailien ha bout bet dirac
« er mandarined aveit gont peh quer mad-é er mæstr
« divin-zé.

« Hoah nn herradik, hag é ban de zilezel er bed-
« men. Ne vern peh quer hras péhour on, me mès
« clasquet hober en ol vad e mès guellet, a houdé
« ma on deit d'en Tong-King ; ha ma ne mès chet
« groeit quement el em bezé vennet gober, me varhne
« d'er hibannan guet er greden ne mès chet het reit
« el leh de zén erbet de béhein. Deustou neoah d'en

« testoni a ra d'eign me housciance, me zouge ju-
« gemanten en Eutrn Doné; mæs guet en doujance-zé,
« me mès ur fiance vras elquênt é Jesus hag é Mari;
« én gorto-on ehné ag em bout un dihuen crihue é saat
« Piar me fatrom; ean em gùél éu hoarnen, m'en
« gùélet en dès idan en taulen bah, me hlenet en
« dès ansàu a vouéh ihuel Jesus-Chrouist hag é
« aviél: hag hellein a rehé-ean en ancoéhat? Nou-pas,
« drè é hedenneu dirac Doue-é marcé en e vern guellet
« hum ziscoein guet quement a hardéhtæt dirac er
« mandarinèd, hag en en dès groeit quer hiban a
« zrong d'eign en tauleu bah a mès bet. Mar hou
« pé bet el liér-men quênt ma vein laqueit d'er marhue,
« pedet a greis hon calon eid on, rac ne vern péh
« quer mad-e me affær, hou pedennen a ehervigeou
« d'eign hilleih. M'hou péde a greis calon, mé ehué,
« d'em fardonnein ag en ol boén a helleboh hon pout
« bet dré en arben a han-an. Er mandarin crechèn,
« a zou rangennet amen guet-n-ein, en dès bet ha-
« nàuet en entro escob a Véren; é hanhue a zou
« Françæs-Xavier, lan-é a fé, ha me fedein a ra de
« scrihue d'en ol missionnerion aveit m'on devou
« chonge a nehon dirac Doné (1).

« En inour a mès de vout etc.

CHARRIER. »

Er péh a zougé en eutru Charrier a arribuas, taulet-oé bet termein eid el laquat d'er marhue. En noz étré en neu hag en dri a galan-gouyan, é arribuas guet er mandarinèd un ordrénance pébani a guemèné dehai er hass d'er guér-vam. Ma houyas en dra-zé quentéh dré ul liér a scribuas d'ein en dri a galan goyzau.

(1) Er mandarin-men a zou bet laqueit d'er marhue ar en achimant ag arlanné.

Eutru Escob ha queih ami,

« Arribue-é, en noz-men, en ordrénance a berh er rone; arlerh arhoah en hum laquein én hent eid er guér-vam, nonpas mui ém haouidelik stréh, mæs guet ur gacolik ar men goug. Él-cé vou é trezou hou ç'ami er ranteleah pen-d'er-ben. Brassoh poénieu eid er ré e mès bet d'andur é Doai a zou merhat doh m'en gortoz é Hué. Cresquet, m'hou péd, hou pedenneu, aveit m'hum hroei én-an volanté Doné, avel m'hum hroa ér Sænt hag én Ælèd ag en nean.

Quenavou, hou ç'ami liamet eit Jesus-Chrouist,

CHARRIER. »

Er puemb a galan-gouyan é ôé bet enta tennet en eutru Charrier ag é brison, ha laqueit ar en bént ag er guér-vam guet er gacol ar é ziscoai hag er rangen ar é houg. Quentêh êl m'hur boé gouyet é tiblacé, ni a hopras tud aveid en douguein én ur rouéd abad en hent, mæs ne oe quet bet dobér a nehai : hur hrechénion vad a zas a vostad d'er saludein ar é hent, de guenig debon donæzoneu ha de glasq ou devout, queti-quetan, en inour de soublein ou discoai idan ur beh quei prisus. Mandarin bras erbet n'en dé bet biscoah quen inouret, na groeit hent guet quement a lid; havaloh-oe doh unan a zonguér é triomfl eit doh ur prisonmér. Tremein a ras étal er guérik ma oé en eutru Jeantet ha mé; hur hrechénion hag hur scôlarion a bellas er gùelet bouh ur bnéh hag er saludein eid-omb. « Te larou d'en eutru Escob, a laras-ean a voueh ihuel hag en ur hoarhein d'em hatechimour, *é ma gùel guet-n-ein me hacol eid e vitre* (bonnet escob), *ha me rangen*

eid é gross ; *n'en dès meit é groéz e talhue un drebenac, mæs em bout a ran-mé re prisussoh eid é gam.* » en ur arribue ar en doar a Goehinchinn, ean a scrihnas d'emb ul lizérik a yan hoab de laqnat amen, rac m'en dès én-hi ol er peh a bonyan a zivouter peh a hent en dès groeit a houdeuéh.

Er huarzèc a Galan-gouyan 1841.

Eutru Escob ha Bredér câret é Jesus-Chronist,

« Scribuein a ran er bèr guirien-men eit distréahein en nehance e hoès ar hon sperèd a men divontmé en hènt-men. Biscoab yaboh n'en d'on bet ; hilieh muyoh a zaibran aveit ne bren aguént, me gousq mad abad en noz, d'en dé é on heiget hrànik ; me hacol, é couéh a ol hé fouis ar me rangen, a zoa er péh a hra er vrassan néhance d'ein ; neoah ne hra quet quement a boèn d'ein bremen él ma hrè ag er pèn-quetan. É on é guirioné é hobér hent er groéz, hag én gorto-on, guet er secour a hræce Doué, a selnel imbér ar er halvar. *Orate pro me*, pedet eid on.

Hou servitour fidel,

CHARRIER, »

Petra a zou arribuet gnet hur beih brér e Jesus-Chrouist é kèr er roué ? El hier-men a za a berh en eutru Berneux en disquou d'oh.

Er huarzèc a vis Dù 1841.

« Eutru Escob ha Tuebeutil Missionnerion ag en Tong-King,

« Hirreah bras e boès, hemb arvar, de glenet laret penaus e ma bet digueméret en eutru Charrier é kèr er roué. El ma vehé diavis dehou scribuein d'oh

bremen hoah ean-memb, ean em houvi d'er gobér én e léh. En ur arrihne d'en hnéh-ar-n-uiguénd a galangouyan de nân ær a noz, é oé bet casset quetan rah de gamhr a lis en dorfætterion, ha dégasset a inou d'er prison é péhanl é omb-ni dalhet. Ne mès chet dobér a larét d'oh péh quer hras oé bet hur joé e huélet a nehué er heih hrér-men é Jesus-Chrouist, a zonnedigueah péhani e oé conzet d'emb a hêl-quènt. En trenoz vitin, quênt hur bout het en amzér de zaibrein memb un tam, é tas er mandarin a justice, guet calz a vandarinéd aral izelloh eit-hou é carg, de houlen en eutru Charrier eit ma vehé oueit diractl-hou aveit bout attercet er guetan guéh. — Peh hanhue ha péh ouaid e hoès-hui, em'ean dehou? a hondé péguehet-zou é oh-hui ér ranteleah? — (ean a rescond él m'en devoé groeit d'er mandarinéd a Zoai.) — É mèn e hoès-hui predéguet? péh hanhue en dès er hérieu hag en tyér é péré é oh bet diguemeret? — Mandarinéd hraa, em'ean, dré er garg e boès, péhani ou laq él-cé de vout tostik tra d'er roué, hui a zou deit de vout él pe vehé e zeourn hag é dreid, ha, dré guement-cé, ne vennet quet ma conéhou drong ar é bohl; ne houlennet quet enta guet-n-ein tren él-cé de héré ne hellehen quet rescond hemb tennein drougueu hras ar sujité fidel, hemb ou laquat é riscl a vout ol goal-aozet hag a hobér dré guement-cé en décriein ean-memb; calz é ma guêl guet-n-ein merhuel, aveit gober merhuel tud divlam él er ré-zé ! — N'hum laquet quet é poén ag er hohl, er roué ne venn quet gobér næz d'é sujité. — Mar dé él-cé-é, n'en dé quet deli d'ein larét d'oh er péh a houlennet guet-n-ein, p'en dé guir, doh er gobér, é taulehen tud vad é trebill hag é poén. — Laret d'emb en hanhueu-zé, pé ni a ya de

laquat aben hon coaid de sailłein ér mæz, hag hon kieg de neigeal a dameu ; ni hum chervigeou a durquézeu, a hoarn rû, ha ni a huélou hâ hui a chomou hoah hemb conz nezé. — El ma pligeou guet er mandarined ; mæs eit disolein treu a ellehé gobér droug d'er bohl, birhuiquin.

« É huelet ne venne disolein nitra, é oé bet chasquet el laquat de zinalhein e fé. Bout a oe inou ur grueeñ ar en doar ; laret a rér d'en eutru Charrier tremén diar nehi : can hi hemér étré hé zeourn, a voq dehi hag hi ador, en ul larèt : Chetu amen limage men Doue, en Doue eit pehani en e mes labouret abad mem hubé pèn-d'er-hèn, é pehani e hunan é laquan me ol fiance, ha hremen m'en dilausquehé! nonpas, nonpas, birhuiquin. Nezé é quemènér de dri soudard el laquat de guërhet ar er groéz ; èt n'hellant quet donnet de ben, ind er sau d'er-hlue, aveid en douguein ar nehi ; mæs sél-mui ma izellant é gorv, eit gohér dehou flastrein er groézce guet é dreid, sél-mui en on zenn guet-hou, hag é vèg a lare attau é hanàu Jesus-Chrouist eid é Zoué. Er soudarded, gouniet ag en tu-zé, a stag er grueeñ stertan ma ellant idan é droéd dihou, hag a venn gohér dehou sehuel, eit ma vou laret en en des quërhet ar nehi. En eutru Charrier, chomet inou en é chouq, a guemer é droed, a voq d'er groez hag a lar a voueh ihuél, é ma Jesus-Chrouist Doué. Cavouet a rèr neze en tu d'hobér dehou disprisein én ur guis aral er groéz : er heth covezour-men ne helle mui dihuen nameit én ul laret é ma ineh d'e volanté-é en er groa, hag aveid hum zigoll a guement-ce, ean a voq dehi guet mercheu reihoh hoah ag é garanté doh e Salver. — Hou labour hui-é en dra-men, a lare d'er mandarinèd,

ha nonpas me hani-mé; hou ç'anjulien he barreint quet doh-ein a inourein men Doué erucefiet.

« Er mandarinèd a hanànas er fin e oé cribuoh fé er heih missionnér areid ol er péh a hellent gobér dehou a zrong; ind a zalhas d'en atterce attàu a zivout el lehieu'é péré é oé bet cuhet, a zivout en dud en deroé-ean bet digueméret, ha n'ou devoé guellel arré gout nitra guet-hon. Astennet-oé bet nezé en eutru Charrier ar en doar, staguet oé bet doh ur pilér, reit oé bet uinéc taul rotin dehou, hag étré peb taul é vezé goulennet guet-hon: hama! ne gonzehet-hui bremen? — Mar e hoès truhé dohein, a laré-ean, m'hou trugaréquei a greis me halon, mar groeit d'ein andur muyoh hoah, me blegou d'hou volanté: mæs eit larèt ur guir hemb quin a hellehe gobér poén d'er bobl ha d'er Mæstr ag en nean, n'er groein jamæs. »

« Er memb dé-eé, de noz, é tégassér a nehné en entru Charrier d'er gambr a lis, é houlennér arré guet-hon er peh a oé bet goulennet hoah de vitin, en en attercér a zivout er religion hag e larer dehou dinahein é fé hag é Zoue, én ur hratat dehou argand ha cargneu a inour. — Hå bout em laquehe er roué de vout mandarin, em'ean, ne droèhen quet cain d'em religion; ne gareben quet gobér nitra ag er péh a zihnen doh-ein; hag, én ur gavouet aze en tu de bredég dehai en aviel, ean a gonzas dehai a hourhemènen Doué, ag er sacremant adorabl ag en Autær, a santeleah er sacremant a briédeleah, etc. Er mandarinèd a gavas forh vad er péh a zevisé dehai er heih brér-men é Jesus-Chrouist a zivout el lézen a grechéneah. A hæd bihan dra duhont ha dumen, a larent-ind, é ma haval erboalh doh hun hani; lamet er Mæstr ag en nean hag ag en doar, en ihuern,

er baraouis bag er bara sacret, bag é vehemb d'er memb lavar.

« En trenoz vitin, memb tra arré ; mæs er buéh-men ur mandarin-bras a laras d'er réral, é oé ret gronce el laqnat de guérhet ar er groéz. Déb, emé er ré-men dehou, ni bur boé groeit ol er pêh a bellemb, ba biscoah n'hur boé guellet donnet de bèn. Er mandarin a justice a laras nezé : groeit e mès rein dehou déc taul bah, bag baval-é é oé cousquét a hrò a pe gouéhent ar e gain. Mæs én-bon é bunan, en eutru Charrier a laré-ean : crihne erboalh é vezé scoeit neoab aveit m'en derbel dibun.

» Ni péré a houyé pêh quer connaret-oé er mandarinèd-cè, ni a oé én gorto a hnòlet bun ami peur é tonnet én dro guet ur horv ol goleit a bonlieu, laqneit memb a damen ; mæs, nonpas, donnet a ras læn a joé, dissammet ag é gacol hag é stad vad. Er mandarinèd, dré ma credent, hemb arvar, n'ou devehé gouniet nitra ar er bélég courajus-men, a scrihuas en dé-cé memb d'er roné, hag a bras d'en eutru Charrier sinein eau-memb ou liér. Gout a ramb reih é teli bout condannet d'er marbue.

« Aveid omb-ni, er memb stad é omb attàu, de larét-é ér prison, guet er rangen ar er boug ; er rouó a ra riz d'emb hag ul ligatur peb mis : en eutru Charrier en dès ean tri ligatur hemb riz. Havalvehé é teliamb chomm amen beta ne vou hanaûet Trieu-Tri aveit bout roné ag er vro dré er rë a zou amen eid en dra zé a berh en ampeleur a Chiun. Pligéet guet Doué m'bur bou nezé en taul sabr-hunt a hortamb guet un birreab quer bras !

Credet é on, eutru Escob ha Tuchentil missionnorion, bou servitour læn a respet,

BERNEUX. »

*Scrihuet a zorn en Eutru* Charrier, *arlerh el lier amen é raug.* — « Me-memb-ê en dès bet laret d'en eutru Berneux er peh a za a scrihuein d'oh a zivout en treu ar bêre é on bet attercet. Er peh a larc d'oh a zou güir. Pedet eid on, ha credet-mé læn a respet eid oh.

CHARRIER.

« Er proçæs a achihnas é corv tri dé. Casset-oé bet quemén d'er roué quentéh, ha quênt pêl goude, er mandarined en devoé bet er hourhemén ag é berb de gampen er santance dehuéhan. Aben en eih-ar-n-uiguénd a huenvér er hlai-men, en hum gavas d« vout campennet prest-caër, ha doug a ré e telie hur heih breh é Jesus-Chrouist bout dibennet. Er roue neoah a hras gortoz eid el laquat d'er marhue.

« Me ya de laquat reih dirac hon teulegad ol er pêh a zou dougnet ér santance-men a varhue, aveit m'hou pou a nehi un banàuedigneah splann.

« En hani a zou azéet ér gadoér a lis, goude m'en dès het conzet pêl-amzér ha deviset é peh kis é ma het quemêret er missionnér, penaus é ma bet dégasset d'er prisonieu a Hué, ha diguemêret é kêr er roué, a hra ér fin un inclasq perhnêh ag é affær hag a lar en dra-men : « Groeit hun nès enta dégass en dén cablus-men dirac omh; chetui amen er pêh en dès larèt : é hanhue a zou Piar *Charrier*, lishanhuet *Trùm Dôan*, guenédik a France, ouaidet a eih vlai ha tregond, gannet é religion Jesus, en dès bet studiet mad belag en ouaid a buar blai ar-n-uiguénd ; de bêh cource é oé het sâuet d'er garg incurable a vaestr ag er religion-zé. De nàu vlai ar-n-uiguénd ean a amharquas ar ul læstr ag é vro eit donnet de Vacao. Goude en devout ebomet ahad puar mis ér

guér-zé, ean a gavas ul læstr de varhadision a Chinn a laqué de houil eid en Tong-King ; ean a zas guet-hai, eid cr hris a drégond piastr pé ar en dro, de bredég ér vro-men é religion. Calz a boén en dès bet é tréhein, p'en dé güir en en dès laqueit eih dé ar-n-uignénd aveit donnet de zoarein é province *Nam-Dinh*, étal pébani é évouras ardro creisté el læstr. Crechénion ag er vro, péré ne hanàuér qnet dré on hanhueu, a zas quentéh de hont é oé deit er missionér ; ardro dèc ær a noz, ind a zas d'er hlasq hag er hassas a scrapp guet-hai én nn roued d'ur guérik a béhani ne houyér qnet en hanhne. El ma oé dihnennet a bredég é lézen, ha ma oé forh-inclasq ar er vèlean a Europ, ne gredas qnet chomein pèl ér guérik-cé ; ag un eil cuh, ean a yas d'un drivèd, hag harpet él-cé dalhmad dré zivréh er grechénion aveit monnet ag ul léh d'un aral, ean en dès bet chomet peh eil tro é provinceu *Nam-Dinh*, *Hung-Yen*, ha *Hâ-Noi*, én ur zalé un dé pé den én un ty, puar pé puemh dé ha suhunieu a héh én un aral ; goudé ean a yé arré pèlloh, hemh en devout léh reih erbet aveit bout én-hou eit mad.

« Él-cé memh en en dès lavaret d'emh. Dré zihne pé tair güéh en hun nès groeit er goal-drettein a dauleu, hemh hur hout bet hiscoah guellet el laquat de larèt nitra quin d'emh. A zivout en dud en dès-ean dégasset ér ranteleah, en aud ar hébani en en dès bet doaret, er varteloddé a zou bet oneit d'er hlasq d'é vorh, hag el léhien, én ur gnir, e péré en ea dès bet chomet, n'en dès chet bet léh d'emh d'hobèr dehou digueor é vég ar guement-cé. Arlerb en dra-zé, ni bun nès groeit douguein er grnceñ é creis er gamhr a lis, hag, a guement ma hellemb, clasquet el laquat d'bi flastrein idan é dreid ; mæs biscoah

n'hnn nès guellet donnet de bèn a nehou ; n'hnn nès groeit meit el laquat de larèt en dra-men d'emh : Me varhuou a greis calon quéntoh aveit gobér un dra él-cé.

« Sellamh hremen doh er vrastæt ag é dorfæt. En estran, en dén fal-zé, a zou deit ér rantelcah aveit streäuein, dré guh, e fal lézen, deustou ma honyè ha ma hanäué en ordréance douguct inemh d'é faus religion ; é leh distroein d'é vro, ean en dès bet en hardéhtæt de chom güéh-d'er-hnéh e calz a brovincen, caiget é mesq er bohl, hag én ur hredég é peh leh e religion . un dén-é enta forh afieurtet én droug, un den cahlus-é ne fehè quet bont castiet rai. A p'en dé deit d'emh en attercein, ean en dès bet laret é oé gùel guet-hou merhuel aveit laret er peh a houyè. Splann-e guélet é ma oueit inemh d'el lézen ; jnat-é enta ma varhuou. Cand dén amen tolpet, petra a hellehent-ind larèt, aveit discoein é ma divlam?

« Conzamb hremen ag er péh a zong en ordréanceu. En ordréance en devoè bet groeit er roue *Minh-Menh*, en huehzécvèd hlaiad ag é roueoni, é ma laret : Mar da de vélean a Europ hum voutein é mesq en Anamitéd, ind a véliton hout laquit d'er marhue, rac honneh-é er hoën a zou douguet inemh d'en haderion fal lézennen. Scrihuet-é hoah : « P'en dé gùr é conci er fal lézenneu calon er bohl, er re a zougou dorn eit gober on streäuein a vou tâguet, goude hout bet lurroh pé herroh amzer er prison. Mæs, dré ma huelamh é ma a hêl-amzèr en torfætour-zé dré-men, hag é teli hout bras en droug en dès groeit dré è hredegueu, ni a chonge penaus hout cronguct, arlerh bout het un herrad amzèr é prison, ne vehe qnet ur boën jaugeahle erhoalh doh é dorfæt ; én ur huëlet open, penaus m'en dé het a nehué-zou, condannet en neu véleg a Europ, Gally ha Berneux,

de vout dibennet ha d'on devout arlerh ou fenneu staguet él lein ag ur pilér, ha m'en dès er rone sinet er santance-zé, en ur asten hemh quin termein aveid ou laquat d'er marhue, ni a houlen eid er péh a sell er hélèg *Trùm-Doàn* (en eutru Charrier), ma vou gorteit eit gohér dehon merbuel, hetag en déieu quetan ag er hlai-men a za : nezé é vou trohet é hong bag e vou laqueit é bèn ar ur pæl, aveit dis'mein er bobl ha dihouriennein eit mad er fal lézenneu. »

« En eib ar-n-uiguènd a huenvér, é oé bet casset er santance-zé d'er roué, péhani hi sinas ag en dé arlerh ahen, hemb larèt pegource é vehé bet guellet el laquat d'er marhue.

« Chetui, Tuchentil, en arrest a zou douguet inemb d'hur heih brér e Jesus-Chrouist ; hui a huél ne zicoa quet en dra-men é ma forh douguet eid omh er roué nag é vandarinèd. Pegource é vou-ean laqueit d'er marhue? N'en dès meit Doué hag er goui. Ur berderi benac marcé a zalh hoah bréh en tyrant a zou deja sàuet eit scoein.

« En déieu-men, me mès bet hoah ul liér a zorn en eutrn Charrier, scrihuet er hetan dé a huavrér, e péhani é conz d'ein ag é gondannation d'er marhue · « Pligeèt guet Doué, em'ean, ma vein laqueit d'er marhue imhèr, eit ma télezein er vro-men a drebill, ha ma hein devat men Doué d'er baraouis, é péh lèh é ma calz honrraploh hont aveit dré-men.... É omb ér prison é péhani é ma marhue en eutru de La Motte. Pe n'en devehé quet sourci a han-amh hur heih béleau a Gochinchinn, n'hur hebé quet a zillad eid hum holein, a dorchenneu brenn eid hum asten ar nehai, na nitra de zaihrein. Denstou d'er boén a gueméraut guet-n-emh, ni a gave léh erhoalh a hénd aral aveid hur bout merit dirac Doué, dré m'hun nès dalhmad

hur goarnerion doh bur spial a dost, dré m'en dé forh-diæz hout el-men én ur bassefos, ha m'en dé reqnis d'emb diovér hilleih a dreu. Qnement-cé hun nettei muyoh-mui, hag a hrei ma vehemb cavet mad aveid en enrustæt eit péhani, haval guet-n-emb, e omb galhnet guet Doué. *Ora pro me, et pro nobis* : pedet eid on, bag aveid omh.

Me zou guet respet, Tuchentil, hou servilour caranteus,

† PIAR-ANDREU, *Escab a Acanthe, vequél apostolik ag en Tong-King, én tu ag er huh-hiaul.* »

---

Cavouet a rér én ul liér aral scrihuet dré en eutru Charrier, un nebedik qnênt ma oè bet quemêret, treu caër a zivout é vuhé a vissionnér, a gredamb forh-jaugeable de vout laqueit ètal er poénieu a béré e tamb a gonz d'oh. Én ur hueleł er poenieu pamdiëc en devoe d'andor nezé, é vou hanàuet dre héh trehilleu en en dès er chervigeour courajus-men hum aprestet d'er martyr. Martezé memb é vou credet é ma ret m'en dé bet qaer courajus eit labourat él-ce durant nàu vlai, én ur vro quer counaret inep d'er fé, él m'en dé bet é ansàu en aviél idan goalen er mandarinéd. El liér-men a zou bet degasset d'en eutru Clemanço, vequél a barræs Sant-Just-Izel, é France.

Eutru,

N'en dé qnet requis ma tégassein chonge d'oh ag er péh e mès bet d'andor a hondé mis mai 1838, aazér é péhani en en dès cresquet boah counar éne-

berion er fê. Eurus a pe bellan bum guh én ur hornik benac ag bur boh ty, hag open red-é d'ein bout attau ar men goard, ha drès peb-tra dihoal a bassat nag a gonz rai ihuel, guet eun a vout cleuet en tu aral ag er spéren, péhani liès mad a zisparti, hi he bunan, on ty aral dob hun bani. Ér gouignel-ze-é é ma ret seuel en autær, er guèl hag ol en tren aral reqnis aquèrh, er péb a bra guct en tuemdér bras ag er vro, ha guet er bonnérdæt en dés en air ag en amzér ér vro-men, ma ta d'ein mouguein em hambrik, dré er vlas hag en tuemdér. Un toullik groest én ur gouignel ag er gambrik tihouel-zé a ra d'ein a boèn un tamik splandér aveit larèt mem breviér; ha neoab me yehaid a zon qoer mad, pé gùel memb eit ne oé quènt ma oen couèhet ér boèn-men.

Hur hornad bro a zou bet marteze goal-auzettoh eid er réral. A buar béleg em boé boah arlanné guet-n-ein, tri a nehai a zou couebet idan er glean ha deit de vout martyrèd. N'en dès trebillerbet n'en dès bet me brechènion d'andur; ol en treu a chervigé d'er religion a zou bet quemèret pé en dès breinnet en doar. É mis méheuein debuehan, er pehik a chomé guet-n-ein a zou couèhet étre deourn Quang-Kanh. A honde, m'ami qneib, ne més mui nitra meit ér sæ a zon ar me bein ba livr er scritur santel, en aviél, mem breviér hag ur valik. Hni a huël n'en dès ur missionnér nitra rai èn é drebilleu, é péré liès, él m'en dé laret ag bur Salvér, n'en dès léh erbet aveit discuèh é bèn; ha mar cav un or a zigueor aveit receu en dén forbannet, er betan scont el laqna a nebué de greinnein. Guel a bnéb é lar-ean : « ô men Doué ! etré hou teourn e « laquan mem buhe ; mar goulennet mem goaid, presté « de ridèc aveit hou cloer. »

Mar-a-buèh ehué é ma ret ridèc a fæd-noz ag ur

guérik d'un aral, a drest d'er parqueu, én deur bag er fank betag en deulin, én ur zihoal mad ą héli en benteu pras, hag én ur monnet a hèr, guet eun a gavonet unan ag er ré a zou a bep-tu eid bur spial; ur piquol toq plous ar er pèn, ur vah vras én dorn eid bout harpein én tihouleldæt ha dihoal a gouéh, er sæ tronset bet bantér-garr; cbetui penaus é teh ur missionnér é raug é eneberion. Hag a p'en dé requis, én ur noz, monnet forh-pêl, na scuebet vé-ean a pe arrihue! Bean-mad neoah é ancoéba é boén, pe gav inou un inean mad de gonfortein. Er péh en doé groeit d'ein er vrassan poen a zou bet güélet unan a me batechimerion, quemeret dré er mandarin Quang-Kbanh, é tinahein é fé; dré dair gùeh é oé bet scoeit a dauleu quênt m'en dès collet calon. Perpet en en doé me hélict a houdé m'en d'on arrihue ér mission-men. E fe a oé léal, ha gout a reu reib é oé ur brechén mad. N'hellér quet hanàouet cbongeu en Eutru Doué : soublamb debai!

En dud ag eu Tong-King a zou douguet bras de gleuet conzeu Doué; ind a zalb memb quen æz cbonge a nehai, ma ta er vugalé a seih vlai beta uigènd, goudé m'en dès er hatechimour disquet dehai el lezeu a grecbéneah é pad ur mis én ur guér, de larét hemb fari, pén-d'er-bèn, ol er pêh ou dès cleuet; mæs, sihoab! en mis-cé tremeinet, ne bueleint mui catechimour erbet beta seih pe eih vlai marteze. Ancoéhat a rér er péh a vé bet disquet, ba chetui un had caër collet manq a vout labouret a nebué! Un dra souehus memb-é ma hra hoah un dra-benac, hemb livreu a religion, hemb scól, hemb casi predég erbet. Oh! p'en devehé er gueih tud-meu quement en tu de zisqueiu él m'en des er ré a France,

é vehent crechénion tnêm ha gredus. Amen, n'en dê quet erhoalh m'en dé hihan predéguet el lézen a grechéneah; mæs er péh a bra mui a næz d'en devotion, a zou m'en dés hur brechénion, caiget guet er bayanneñd, hag él-eè perpet é creis er péh a helle quen æz mouguein én-hai er fé, dohêr a vout forh erihue eit derhel doh ou lézen. P'en devehé en Tong-King ur roué mad, e vehe eurus ha pinhuiq. Poblet hras-é er vro; én ur hartér quer hras él hou parræs, é vehé cavet, d'er hihannan, puar-uiguënd pe cand mil a dud : en doar, güir-é, a zoug revé en nivér a dud a zou ér vro; can a zaecor ealz a vadeu hemh casì bout labouret. Er gunéh, hadet é mis calan-gouyan, a zou anen én achimant a huavrér. Peh saçun a zoug fréh; er gouyan memh en dés é ré. É hro en Tong-King, ahad er saçun calettan ag er hlai, n'en dé quet yeinnoh eid én hur hro é mis guenholon. Mæs ehué durand en han, en tuemdér a zou hras, hag er ré a lahour ér parqueu a zou losquet dré en hianl. Étal en tyér é hés lennen é péré en hum holhér tair pé pedair gueh bamdé; liès mad n'hellér quet er gohêr d'en ær a greisté, rac neze en deur a zou quen tuêm, ma hellér darrihne nyeu én-hou. A pe vein ér bartér nehné é péhani é telian monnet, me gonzou d'oh a vodeu hag a gustumeu er vro-cé, ha m'hon pedou de ziscoein me liéreu d'hou ç'amiéd, péré a zou ehué me ré.

Hou servitour léal,

**CHARRIER**, *missionnér apostolik.*



# MISSIONEU AG EN AMERIK.

*Lizr scrihuet d'en Eutru* Smet, *missionnèr a Gompagnoneah er Juistrèd, d'un Eutru ag er memb Compagnoneah.*

Deor-Sacret, 14 Goorhelm 1841.

Me zad inouraadl ha caret,

Chetui deu vis abéh-caer ma omh én heut; mæs ér fin commance a ramh spurmanteïn er heih maunéieu hont arlerh péré é huannadé hur haloneu a houdé quehet a amzér : ou hanhuein a rér *Mannéieu-rehir*, rac ma bès calz a veïu én-hai. Hanhuet-ind chué el lieuén-gaïu ag en Doar-Nehué, a gaus d'ou hirdæt ha d'ou ihueldæt. Bont-zou fod a nehai hag a sàu ou fenneu puemzée mil troëtted ihuelloh aveid er mor.

Étal troëd er maunéieu-ihuel-zé é oemh én gorto a gavouet hur heih crechénion nehué; mæs en haoi hur boé casset aveit larét dehai é oemh étal arrihue, a zégassas er guemén penaus en Indiénèd-cé, peré a oé iuou n'en dès hoah meit tro-ha-tro de huemzèc dé, a zou ueit trema er hreiste aveit gihoès er hison. En dud gouihue-cé hàg ind a zou a drihu er Penneu-Plat a glasquamb, pé ag un trihu henac aral? N'er gouyér quet. Aveit gout quemeut-cé surroh, é cassamh un déu d'ou havouet.

Hou servitour izél ha seutus,

Piar Smet.

*Lizr aral scrihuet dré er memb.*

Fort-Hall, huézécvéd de a vis Æst 1841

Me Zad inouraël,

Déh d'anderhue, gouil Maria-creis-Æst, en bunnes ér fin cavet er ré guetan ag er Penneu-Plat a oe deit èn arben d'emb : é pèh dé caërrob é hellemb-ni hum huélet? Hag éhué, na brasset ur joe ag en neu du! Coutantemant en dud gouihue-cè a splanné eu on deu-legad; ind a sterdé hun deourn guet caranté; ind a ziscoé ou joé é peb kis. Petra n'ou doé-ind groeit aveit ou devout béleän, pé sæyeu dû, él ma larant? A houde niguénd vlai ind a bedé hemb arsau en Tad a viséri-cord; abad niguénd vlai, ind ou doé héliet, a dostan ma hellent, hur hredenneu, hur homportemant, ha memb hur pratiqueu a religion. Él-ce, er sul, e peh parræs catholiq é ma bet-ean goarnet guèl? É conv dec vlai hemb quin, ind a zégassas de Sant-Loeïs, dre dair guèh, ré ag ou zud aveit goulen sæyeu dû pe bé-lean, deustou pèb quen hir-oé en bent ha pégue-ment ou doé de zougein doh er gobér. Er fin ind a recenas ou goulen. Er missionner en doé-ind guélet aguént, péhani en doé banäuet ean-memb ou dobé-rieu ha stad er pobleu a oé tro-ba-tro debai, arlerh ma oé bet pèl doh-t-hai abad ur blai pedost, a zé én ou mesq, uonpas é hunan, él aguént, mæs guet den dad, tri brér menab, tri labourér bag ol er péh a oé requis aveid ou dobérieu.

Ag ou zu, ind ou doé groeit un hent forh hir aveit donnet én arben d'emb. Brasset ur joé, doueet un esperance aveid er gueih tud gouihue-cé hag aveid omb-ni-memb! N'arsàuent a larét d'emb er guirieu-men : Ni hou càr, hur halon zou coutant! Er ré guetan-zé a zas én arhen d'emb a oé er choès ag en tribu. Hui er gûélou dré er peh a larein d'oh ém ber guirieu a zivout peh-unan a nehai.

Er pén a nehai a laras d'é gansortéd : « Mem hugalé, n'en d'on meit un den fal ha dihouyec; neoah me drugairéqua Doué ag er péh en dès groeit aveid omb. Ya, mem hugalé, coutant-é me halon; deustou d'em fallanté, ne gollan quet fiance-vad é madeleah en Eutru Doué; ne vennan mui bihuein meit aveid pedein, hag a p'en dei men dehuéhan ær, m'hum laquou étré dìvréh er Mæstr ag er vuhé, ma ne gav quet guet-hou é vélitan er baraouis, rac n'en d'on bet é pad mem huhé meit ur heih péhour; mar venu mo salvein, me rei debon mem bennoh de virhuiquin; m'el lar d'oh hoah ur hueh, coutant-é mo halon. Petra a hrehemb-ni enta aveit merchein reih d'huu taden én ou hàramb?

Simon, er honhan ag er Penneu-Plat, ha deja quer crommet guet er houhoni, m'eu doé dobèr ag ur vah aveid hum harpein, memb a pe oé azeet, a oé unan ag er ré vras em boé hadéet arlanoé dehuehan. Quentéh él ma houyas é oemb én hent, ean a grapas ar é jau, é mesq en dud youancq a zé én arhen d'emb, én ul larét dehai : « Dalhamb mad, mem hugalé; hou péet chonge é hamb én arben d'hun tadeu. Hag er foéd én ou doru, ind a laqué ou roncéd d'hohér beta déc leàn bamdé.

Françes, croaidur a hneh pé seih vlai, douéran Simon, péhani en doé collet é dud ag en ouaid di-

ferran, en doé cherviget arlanné de rescond en overren; ean a vennas a gripoueh héli é dud coub; é galon a laré dehon é telié cavouet guet er saveu dû el lebmne n'en doé quet guellet tanhouat étré divréh é guérent.

Ignace, péhani a oe guet er ré a yaa er huéh quetan de Sant-Locis aveit goulen ur missionnér, ha péhani, goudé en dout het er bonheur d'en dégass é mesq é bobl, a ze hoah a hum laquat idan risq aveid hur secour de zonnet én dro. Ignace en doe ridet, hemh ivét na daibrein ó pad puar dé, aveid hur güelet abrettoh.

É oé hoah gnet-hai Pelchimo, cansort Ignace, brér unan ag er ré a oé bet laqueit d'er marhue dré er *Sciouséd*, hrézélaour youancq, sellet deja él unan ag er ré hardéhan, péhani en doé, arlanné debnéhan, dré é ahiltæt, é avis mad hag é gonrage, tennet a riscl déc-ha-tri-niguénd ag é vreder péré a oé gronnet a bep-tu dré huemzéc cand *Troed-dû*, ou anemiséd.

Nezé é oé Françes Xavier, péhani a oé bet é Sant-Locis guet é dad Ignace, d'en onaid a zéc vlai, aveid en dout er honheur de receu er vadien, ha péhani, goude en dout hum reit a béh-caër de ehervige er mission, a zégassé bamdé ar hun tanl ol er pisquéd a guemeré.

E oé hoah guet-hai Gabriel, er hetan a zas d'hur havouet ar vord er *Stær-glas*. Ean a hras dre dair guéh un hent hir hras a balamort d'emh.

Chetni er grechénion nehué a zas én arben d'emh; hà petra ou doé-ind de zisquein d'emh? Lausquamb-ind de gonz ind-memh : Hur breder, e m'ind-i, a zou perpet prest-caër d'hou tiguemér mad; er bobl a lar er beden én ul lod, dihue huéh hamdé ar gorv er suhun, tair güéh d'er sul. El lod muihan a hanamh, memh er gouh tud hag er yngalé, a hou

reib-mad hemb fari er pedenneu hou poé disquet dehai arlanné; er vonistad orlemanteu hou poé lausquet gnet-n-emb de hoarn a zonguér, él un arh a salvedigueah, ne vern é mèn é ha er bobl; puemb pé hnêh ag er vugalé bou poé badeet a zou oueit d'en nean é pad en amzér ma oh bet pêl doh-omb, hag ur hrézélaour yonancq, badéet en dé quênt ma tiblaçoh, a varhuas en trenoz a ziar ur hless en doé receuet guet un *Troêd-dû* open puar mis quênt. Ind a laras hoah d'emb : Un Indién aral, péhani a oé bet guet-n-oh é castel er Brindi, ha péhani ne oé quet hoah badéet, mæs péhani neoah a boénié eid hum laquat é stad de vout badéet, a zou marhue guet clinhuéd én ur zonnet ér vro; en den-ce en dès bet ur marhue quer santel, ma oé consolet caër é vam, rac ma credé é oé én nean; ur verhik a zeuzéc vlai, doh hum buélet étal merhuel, en des ehue goulennet er vadien guet qnement a hivoult, m'en dès Piar en Iroquoi bi badéet idan en banhuo a Vari. Nezé, arlerh hi dont laret hé fedenneu ha cannet ur huerzen spiritnel, guet ur vouéh crihuoh eid a pe oé yab, hi a varhuas én ul larét : Ob! na caërret un dra! Me gleu boueh Mari, me mam, dob m'en galhuein!

Quement a hræceu a zelié laquat en ihuern é counar; hag ehué istroh aveid ur huéh, énebour er salvedigueah a 'glasquas hadein er fal lezeu é mesq er græn mad, èn ur rein de chongeal d'er penneu ag er bobl en en behé groelt él qnement a réral; ne vehen quet bet guêlet mui ur huéh ma vehé bet troeit me hain; mæs er mæstr bras en doé perpet rescondet : Hum fari a ret; me hanâu hun tad, é déad ne droh quet ag en neu du; laret en dès d'emb, me zei én dro; donnet a rei én dro. Guet er greden sônn-zé, en dén inourabl-zé a vennas, deustou

d'é gouhoni, hum laquat é pèn en den-uiguénd a dud a zas én arben d'emb ar vord er *Stær-glas.* Ind a arribnas inon d'en dé merchet, de larèt-é er betan dé a vis gourhelin, hag ind a chomas azé betag en huebzèc ag er memb mis, bag inou é vebent hoah, que na vehé ma tas er bouit de vanquein dehai; a hênd-aral er bobl abèh en doé sònn er chonge d'hum dolpein én ul léh dalhabl aveit schuel ur guér ba digueor doar; ne hortent mui meit ma vebemb bet deit aveit quemér bun avis. Quen en gorto-oent é teliemb arrihue imbèr, m'en doé er mæstr bras, en ur güittat er *Stær-glas*, lausquet tri ag é dud aveid hur gortoz, én ul larèt dehai derbel sònn él léh-cé tré m'ou devezé guellet.

Chetui penaus é omb bet diguemèret; mem bebè hoah calz a dren de larèt d'oh; mæs me scribuou d'oh imbèr.

Me mès en inour de vout guet respet,

Me Zad inourabl,

En humplan hag er sentussan a bou pugalé,

Piar de SMET. »



*Tennet a unan a lïereu er memb Missionnér d'er memb Tad.*

Face-Bras, 1 Guenholon 1841.

Me Zad inourabl,

N'eu dé meit ardro puar mis goudé m'hun nès lamet a West-Port, en hun nès cavet en tolp hras ag er bohl Indién trema péhani é oemh dégasset. Azé en hum gavé er pennen quetan ag er bohl. Puar a oehai a oé deit en arben d'emh hèd un denéh quérhet; ind hur havas ar vord unan a vamennen Stær er Missouri, hanhnet *Pén-er-hastor*, léh é péhani é oemb cohanet. D'en tregond a vis æst, amhruguet dré en dud-cé, ni a yas én ur vro plat, ér pén a béhani, én tu doh er holern, é oé cohanet er *Penneu-Plat.* Tost de noz-oé quént ma hur boe guellet ou remerquern splann; mæs un herrad vad quént ma hellemh ou guélet, é té ré de larêt d'emh ne oemh quet mui pël doh-t-hai. Æz erhoalh-oé gout doh ou guélet péh quer coutant ha péh quer joéius-oent. Deja er hrézelaour, hanhuet en hardéhan ag er ré hardéh, en doé groeit dégass d'ein beta Castel-Hall é huellan marh, én ur zihuen ne vehé bet oueit hanni ar nehou bet que ne vehé bet reit d'ein. Touchant en Indiénéd a zas ean-memh, én ur douchein d'er puar zroèd; caër erhoalh-oé en difforh doh er réral, ha ne vehé bet meit doh er guêlet é laquat é jau de saillal a pe dosté d'emh, ha doh er hrouis rû a zougué él er merche ag é hardéhtæt. Aveid ur hrézélaour gouihue, ne mès guêlet hanni brâuoh aveit-hou.

Trottal mad a bremb, ba déja ne oemb quet pél bras doh kér, a pe zas d'emb güélet un dén ihuêle tonnet ar varh d'hur bavouet; touchant ni a gleuas calz a vouéhieu é crial : Paul! Paul! hag é güirioné, en bani a zé én arben d'emb a oé Paul ean-memb, er hetan pèn ag er bobl, e gredent a oè ar vaz, mæs péhani a zé a arrihue, él drè volanté Doué, aveid en dout er blijadur d'hur hass ean-memb dirac é bobl. Arlerh bur bout reit en eil d'égülé er merchen tinerran ag ur güir garanté, en dén mad-cé a vennas monnet trema é dud aveit larét dehai é arribuemb. Ur hard-ær goude, ol er balonen ne brent mui meit unan; ne oé mui meit ur vanden devèd dastumet tro ha-tro d'ou bugul. Guet a vamen, ea ur houlen hur benédiction aveid on bugalé, a oe tinerreit on halonen! Ni hur boé ni-memb béh erhoalh é parrat doh hun dareu a ridèc. En nozeah-men a zou a dra-sur aveid omb en douçan a hun nozeahen.

Tremeinet-é en diæzemant ag en henteu, er riscleu, er poénieu; n'hun nés mui meit ur ebonge, er ebonge é hamb de buélet en déieu caër ag er pèn-questaa ag en Ilis é splannein aveid omb.

Me zou, me Zad inourabl, en izellan hag er sentussan ag bou pugalé,

Piaa de Smet.

Tri bélég, pedair lèannès hag ur brér-menah a vrediah en Intron-Varia-a-hlan-groéz, a escobty er Mans, en dès embarquet en déieu-men tremeinet én Havre, aveit monnet de vission en Intron-Varia-du-Lac, é escobty Vincennes, én Amérik. En tri bélég a zou en eutru Cointet, Marivault ha Gonesse.

*En Tadeu ag er buemvéd Concil a Valtimor, d'er Présidantéd ha d'er ré a zou carguet a ganderhel brediah er fé.*

Baltimor, 20 Mai 1843.

TUCHENTIL,

En tadeu ag er buemvéd concil a Valtimor, quênt hum zisparti, a gleu ou halon é larêt dehai é teliant merchein d'ob ou grat vad aveid ol er pêb e boês groeit aveit-hai.

Hanni ne belle hanàouet reihoh er vad a bra-hou predégueu quer catolik hag er miracleu ag er garante berhuidant-cé, pêhani a zalh-plom, betag er horneu pellan ag er bed, er holeuen splann ag er fé, aveid er ré a zou én ur *vro nehué*, hag en des güélet adost pêb quer bean-é quelid hag é cresq er brênen Senevé, pêhani a za de vout ur buen, hag a ra gonesqnaden ha repos d'er ré a zou chué en benteu hag én drompereaheu ag er vubé-men. A boèn é bès tremeinet puemb plai ar-n-uiguènd, ha deja seitêc Escob én dès hum zastnmet én ilis-vam aveit cresquein en nivêr ag er bandenneu devéd, goulen ré d'ou secour én ou labourieu, merchein d'hun Tad santel er Pab hur respet hag hun aboeïssance, ha bout de unan ér pêb a sèll bun ilisieu.

A pe sellamb adost, tuchentil, peh quer bras quemb a zou êtré en dé caër-men ma omb dastumet én ul lod, hag en déien, péré n'en dint quet hoab goalbêl doh-omb, é péré é commançes en ilis ag er vro-

men, ni a zeli larèt, é creis burhudeu quer bras a vadeleah Doué, èl güeharal é Brofætèd hag é servi-lerion : Doué-é en dès groeit ol en treu-men.

Ol er paseu a hramb a chom merchel ar zoar er vro : marcé é vou ré hag a gavou n'en damb quet bean ; mæs ni a bra labour sònn, él er ré a sàu un ty ar ur roh. Bout-zou deja huézèc escobty èr brovince, hag imbèr é von laqueit huèh aral. El-ce ne hramh hoah meit commance. De hibue quèntoh aveit de banni aral é teliamb-ni, arlerh Doné, treu quer souehus : hou pedein a hramh d'hou pout ur sourci carantéus a hun ilisik nehué ; hui hur secou-rou de gresquein ranteleah Jesus-Chrouist.

Ni a brei er péh a hellehemb, luchentil, a zivoat er péh a houlennet, aveit streànein é peh lèh hou prediah quer précius dirac Doué ha dirac en dud.

Ni a zou, guet er brassan respet, hou serviteron humplan,

SAMUEL, *Arhescob a Valtimor.*

É banhue en ladeu ag er honcil a Vallimor,

MICHEL, *Escob a Vobile.*



*Tennet ag ul liér scrihuet dré en Eutru* PURCELL, *Escob a Cincinnati, d'er Presidant ag er honcil-creis a Lyon.*

Escobty Cincinnati, 10 Hunvrér 1843.

EUTRU PRESIDANT,

Er hetan tra a zelian gobèr a zou merchein d'oh, ha perpet a huir galon, men grat ved aveid er secourieu e mès receuet guet-n-oh, aveid en hueh mil arn-uiguénd hag eih cand livr argand e hoès reit d'em escobty. Quement a zober em hoè ag en argand-ce, m'em mès ean aben dispignet; rac hui e houèr erhoalh e ma hras er hroyeu a bère é on cargnet, hag él ma cresq perpet parq en tad a famelt, e houlen ehue perpet dispigneu nehué.

Me mès scrihuet d'oh, é liéren aral, ol er peh e greden requis aveit rein d'oh de hanaouet me escobty; hinihue ne gonzein enta d'oh meit a vras ag er stad e péhani é ma hag a men dohérien.

A boude men dehuehan liér, en ilis-vam nehué, sàuet é creis er guer à Cincinnati, a zou chomet pedost él ma oè; ha perac? Rac bout-zou iscuéh a argand. Neoah hui a houer reih-mad, Eutru Presidant, peh quer hras-é en nivèr a Gatholiquéd ha memb a huguenauded a za d'er sulieu ha d'er goulieu hras de bedein ha de gleuet er predégueu. En nivèr bras-ce a vugalé quer sonrcialé de zonnet d'en officeu, hag ind a vou dilausquet guet-n-oh? Hag en ilis gaër-zé en des hon ç'alezonen commancet, hà hi e chomou darn faut a argand? Nonpas, me zou én gorto, hag er fiance a zonça me foénieu; hui hou pou en inour a achihue

en œvr-zé hag a ziguéor d'er fidéled ul léh frank é péhani é helleint hum zastum aveit joéissein a ol er madeu ag hur religion santel.

Er chapél é péhani en hum dolpamb bremen a zou quer bihan, m'hun nès en anquin de huélet é hès un nivér a Gatholiquéd ne zant quet dehi, rac ne hellant quet cavouet én hi léh él ma jauge. Perac n'hellanmé merchein d'oh er vah hag en houl a zou é mesq er bobl én ur monnet er chapélik-cé hag é tonnet a nehi. Er Brotesdandéd ind-memb a zou souéhet é bueliet grèd intampius er Gatholiquéd vad-men. Quentéh él goleu-dé en ou guélér é tonnet a bep-tu aveit clevet en overen; ha de noz é hès quement aral aveit cheleuêt er predegueu a hra dehai on bugulion spirituel. Péh un doar mad, ha péhani a vélit ol hou sourci! Doar, me helle el larèt, é péhani ne seuillehet quet hemb fréh er gran ag hou ç'alézoneu. Calz a ilisieu aral a za ehué a vout achihuet pé a zou hoah é darn é mar-a-gornad a me escobty.

Goude em bout discoeit d'oh é bèr guirieu aveid en ilisieu, en é mès hoah de gonz d'oh ag en Vélean a ra dorn d'ein èm labourieu.

En nivér a mem Béleau, drè va deleah Doué péhani ra secour revé en dobérieu, a zou cresquet bras. Me mès bremen hantér-hand bélèg. Nâu a nehai a zou ag en Amerik, deuzêc ag en Allemagn, ninéc a Franre, dêc ag en Irland, puar ag en Itali, tri ag er Belgik hag unan a Spagn. Deustou ma hès a nehai a bep bro, er garante ne hra a nehai ol meit unan. Er garante-ze a zou etré-z-hai ol en dès splanneit hag hum ziscoeit e creis hé nerh én dehuéhan retræd a zou bet groeit aveid er véleau, dé béhani é mant déit ol de ziscuéh ag ou labourieu, ha de guemér, ér vamen ag er religion, nerh nehué aveit ridéc guet mui a bèr én hent ou dès-vobér.

Er suhun-cé a oé bet ur vamen a vennoh aveit mem bélean hag aveid er fidèlèd ag er guér : conzeu Doué, schillet é ealoneu quer hlod ba quer mad dré B.-P. Timon, visitour a gompagnoneah Sant-Lazar, en dès douguet nn nivér a fréh; hag en dén-cé cáret guet Doué, péhani en dès, liès ér subun, predéguet guet quement a nerh er güirionéeu ag er salvedigueah, n'en dès ebet gueliet mirêt é galon a dinerrat é huélet ua tolp quer bras a dud é vout quer sourcîabl de zonnet de gleuet é bredégueu. Pligeet guet Doué ma tougou en doar-men ag en Amerik ealz a vélean qnen abil ha quen devot él er missionnér-men, é bubé péhani é huélér, èl én ur miloër splann ha liguernus, vertuyeu en Apostol! Arlerh er retread-cé é oé bot dalhet ur honcil, é péhani er Spered-Santel, ne zougean quet el larét, a ziscoas d'emb er péh a zeliamb gobér aveit brassan vad en Ilis a béhani é omb carguet.

É tan a laquat me seminér, é péhani é hès deja deuzéc cloérée, étré deourn en duchentil Lazaristéd. Dorn en Eutru Doné en dès hoab grocit er vad-cé aveit me escobty. Me mès fianee é eresquou en nivér ag er rè a studi idan mistr quen abil.

Collége Sant-Françœs-Xavier, candalbet dré er Jnistréd, a ya mad él ma oén én gorto. Azé tro-hatro de hantér-hand dén youaneq, a béré en hantér brassan a zou huguenaudéd, a zou disquet mad aveit ma belleint hum acquittein ag er bargneu ñuel de béré é teliant bout sàuet un dé pé a gaus d'ou abiltet, pé a gaus d'er rang inourabl en dés ou hérent. Mæs en treu-zé ne yant meit arlerh er religion, hag en Tadeu ag er holége n'aneoéhant qnet e teli bout ou scól eit gobér Apostoléd, hag é ma ou hetan devér gohér er haloneu youancq-cé doh en devotion ha doh er garanté aveid ou devér. El-cé hui

e huële, Eutrn Presidant, ne zouge quel amen hur bredér fariet laquat ou hugalé étré decourn er vélean, a p'en dé güir é la d'ou scòl er choége ag en dud yonancq ag en Amerik, memb en hugnenaudéd. Azé chué ol en dud youancq a me farræs a zou disquel mad a zivonl ou religion, hag ehué laqueit e stad d'hobér er guetan communion : jardrin precius a hun Ilis, é péhani er gue youanq-cé a zou candalhet mad hag a gresq quer bean dirac hun deulegad. Unan ag en Tadeu ag er hollege a zou, open, carguet ag en hospital ag er guér, hag azé can a gav en tu peh plai de rein er sacremanteu ag en Ilis d'un nivér bras a Gatholiquéd.

Én ur scòlage allemand, é hès deja huêh cand a vugalé étré paulrèd ha merhèd. En devotion a zisco er vugaléguen-cé, hag er boén e laquant de zisquein, em laqua d'hobér er péh a hellan aveit ou bonheur doh ou disquein erbat.

N'en dès chet hoah güerço a houdé m'en dès en hoërezèd a Charité quemeret idan ou goarnation en orphelinéd Allemand. Bout-zou deja seih-ha-tregond ag en enevaded-cé. En ty-zé a oé requis en ur guér é péhani calz a guerent a zou ret dehai laquat étré decourn dianvézerion er sourci ag er vugalé n'hellant quet màgueih.

Hui e honi chué en en dès, a houdé deu vlai, hoërezèd en Intron-Varia, pére en dès ou houvand bras e Namur, ur houvand é Cincinnati. Ou houvand en des coustet forh-kir. Me garehé erhoalh ou secour de baiein bean mad ou delé; mæs me iscuèh a argand n'em lausq quet d'hobér el ma carehen. En ty-zé a ya mad, deustou de gounar e anemlséd, péré a hra er péh a hellant aveit mirel doh-t-hou a zaccor ol er chervige a bébani é vér én gorto. Er Brotestanded ind-memb a hanàu é fisq mad el leannési-cé er vugale; rac-cé

calz a nehai, hag er fameilleu inonraplan ag er guér, en dés laqueit ou bugalé étré ou dourn; er scôlaou-résed péré a bai a zou a nehai déc-ha-tri-uiguênd.

El leannési n'hum gargant quet hemb qoin ag er ré pinhuik, ind e guemér ehué er ré peurran; hag én ur zisquein en dameseléd pinhuik, ind e zisq ehue d'er re peurran, loden càret a zeved Jesus-Chrouist, er péh n'hellant quet disquein e leh aral. El leannesi-cé a hra hoah ur scôlage sulieu de béhani é ta tro-ha-tro de gand hantér-hand merhik vihan, péré, open mé maut disquet a zivout er güirionéeu ag er religion, en dés hoah er bouheur de glenet en overen é chapél er houvand. Er memh leannesi a hra hoah ur scôlage sulieu aral aveid er merhéd brassoh, péré n'en dés chet guellet heta bremen disquein leinn, scrihue, etc. E omh en gorto, dré er secour ag el leannési-zé ha guet bani en hoérezed a Charité, é vou disquet mad er bobl, hag e splannou er religion él en dé, én drespet d'hé anemisêd, péré a hra ol er péh a hellant aveid hi discar.

Chetui, Eutru Presidant, a guement ma més guellet er merchein d'oh ém hèr guirieu, stad er missionmen, aveit pebani é labouramh ol guet er gréd hrassan. Hni a huel dre-ze péguement a zoher a més a secour aveit me escobty, en ilisieu, en hospital, en aeu gouvand, er scôlageu hag er hollége. Güir-é, hui a hoes deja reit calz, ha ne gollehemh hirhniquin er chonge donce a guement-ce; perpet e chomou merchet dôn én hur sperêd, ha hoah dônnoh én hur halonen, en alæzoneu pinhuik en dès reit d'emh Bredìah er Fé guet ul larganté quer carantéus. Mæs guet a dreu a chom hoah d'hobér! Én ur hoélet ur blaiad quer pinhuik-mad deja de vout æstet, ni a hum ziscalonehé casi, quenave ma credamh sonn é tei touchant bur bredér a Enrop d'hur secour; hag, él n'hellant

quet bur secour a bend-aral, ind bur secouron dré ou alézoneu.

Er mission-men a houni hras, hag é omh én gorto é bounion gûel-ar-huel. Bremen er hard à Cincinnati, é péhani é hés hantér-hand mil a dud, a zou catholiquèd; ha neoah n'en dès quet boah niguénd vlai ma vehé bet æz d'emb tolpein hur bandennik fidéled én ur gambr ty. En huguenaudèd hemb quin péré én dès bet dilausquet ou faus creden aveit donnèt de vont catholiquèd, hag er ré a venn a huir galon bout sclærdéret, a vehé erboalh a nebai aveit cargnein un ilis-vras.

Mæs é mèn galhuein quement a vugalé en dès hur mam en Ilis? é mèn ou' dastum aveit mâguein ou ineaneu guet er bara a gonzeu Doué? é pèh ilis e hellehé tostat de daul en Eutru Doué, bag azéein, èr houvi santel, er bobl-cé pébani bun béliehé a galon vad bet én deserh? Deja hur seminær a gonst forh-kir.

En énevadèd hag er beurerion a bra d'emb quement a drubé, ma ne hellamb quet chom hemb rein dehai ou goulen, ha ma vehé gûel gnet-n-emb diovér hur bara, trampet dré en huis ag hur face, aveid ou gûelèt ind-memb én diovér. Bras-é er heuranté; ha bout a zou calz a bellé rein secour d'emb gûéharal, hag a zou ret dehai bermen goulen guet-n-emb en alézon; en nivér bras-ce a fidéled e za mab-ar-vah de gleuèt hur predégueu, en dès liès un dobér quer bras a hun alézoneu.

Él-cé enta n'hun nès fiance, arlerb Doué, meit é madeleah bou Prediab ag er Fé, péhani n'en da james de besq. Læn ag er fiance vad hun nès én-oh, ni a zou, guet er grat vad sonnan, béleau ha fidéled, hou predér carantéus é Jesus-Chrouist.

« É hanbue en ol,

† J.-B. Purcell, *Escob a Cincinnati.*

# MISSIONEU AG EN OCÉANI,

## ÉN INISI A DU ER HUH-HIAUL.

*Liêr en Tad* Bataillon, *d'en Tad* Colin, *priol-general a Gompagnoneah Mari.*

Inisen Wallis (Ouvéa), en 2 a viz mai 1842.

Me zad inourabl,

Bremen aben é tan a receu el liêr e hoès scribuet d'ein en achimant ag er blai 1840. N'hou poè neze quin doairé a zivout inisen Ouvéa nameit er pehik en boe reit d'oh em hetan liêr ; mar e hoès bet nehuetædeu aral goudé, é sellent bonpas er péh a vad a oe bet groeit, mæs er péh a oet én gorto a hobér. Inihue en e mès er gonsolation de larét d'oh eu en dès en Ilis ur boble nehué a grechenion. « Arribue-é rante- « leah Doué : déèt en doar de saillein guet joé hag en « inisi péllan de ziscoein a zianvès en eurustæt ag ou « halon ! *Dominus regnavit, exultet terra, lætentur* « *insulæ multæ !* »

Ya, Doué zou hurhudus én é œvren ! Touchandik hoah, er mission-men ne hré sehlant vad erbet. Ag un tu, ni hur boé gratiet d'en iniseguis en ou devezé bet guélet abrest en eutru Escob Pompalier e

toarein én on hro, ha n'arrihné jamæs; ag un tu-ral, conzeu velmus hun éneherion a zivont en termein hir-ze, en doé casi groeit d'emb col rah hur poénieu. Goudé neoah hur hout gorteit open puar blai, ni a huelas en eutru Escob é tonnet. Quentéh é coneh ea ol goal-gonzereah, hag er goal-gonzerion a chom bâmet ha goleit a véh; hag é corv puar mis en en dès tremeinet én hur mesq, open deu gand-ar-n-niguénd a dud zou het badéet. Chom a ra hoah ardro tri hand: imhér é veint ehué renehuéet dré er sacremant a Vadient, hag a hen puemzéc dé en eutru Escob hur huitei, arlerh en dont badeet ha confirmet ol en dud ag en inisen, hraa ha biban. Mil bennoh ha mélodi de vadeleah hemb fin hun Doué! Mil guéh trugairé de Vari hur rouannès santel! Peah ha lehniné d'en ol incancu mad-cé ag en Europ, pérè, dré en nerh ag ou fedenneu, en dès seconret quement tennein ar-n-amh er burhudeu-zé a hræce!

Bér-é en amzér d'ein cid en ol labourieu a me harg poén e mès é tissoh; noz ha dé é ma gronnet me hadoér guet er grechénion nehué-men, dré ma vennant sclærrat ou housciance hag hum aprestein d'hobér ou hetan communion. A vremen open tri hand en dès tosteit d'en Danl-Vasq. Ol er réral hum zispor d'en œvr hras-cé guet er gredussan ivoul.

Disquein, examinein, covessat er ré n'en dint quet hoah badeet, alleigein el lideu ag en ilis, ol en treu-zé a za hoah de rannein er pehik a amzér a zou, haval-é, requis eit predein, ha dré gnement-cé, n'hellan scrihue d'oh meit a hér hag él ma ta.

Tri omh a dud é Wallis, deu véleg hag ur hrér menah. Joé vou guet-n-oh cleuet en hum gandalh én hur mesq speréd Jesus-Chronist hag hani compagnoneah Mari: er peah, er garanté, er gonrage zou e

mesq hou pugalé hag a hra n'ou dès meit ur galon hemb quin.

Laret a més d'oh en em boé, èn ur zoarein én inisenmen, bi gloëstret de Vari ; mæs chuê Mari en dès discoeit splann, èl en dé, en nerb ag bé volanté vad é quevér en dud-men péré a oé, n'en dès chet hoah güerço, én tihouelđæt ag er bayannage. Quentèh él m'em boe güélet er riscl bras a oe ne vezé quet bet deit er mission de vad, me guemèras me chapelet : n'am boe mui quin recour. Me zisquas d'em discipléd gredussan er guis d'el larèt. En devotion-zè a oé bet streauet é bèr amzér, ba laret-zou bet quement a chapeletten én inisen-men, m'en dé bet ér fin pleineit en ol diæzemanteu a bère ne oe quet tu erbet nezé de zonnèt de bèn. Hinibuc, é creis en donster ag er peah hag ag ur vuhé divlam, er grechénion nebuë-men ne ziscuëhant quet a inourein ur Vam quer madeleahus dré en devotion-zé de béhani é teliant quement a brat eit donæzon er fé. Ne chonge quet guet-n-ein é bès parræs erbet é péh léh é larér quement a chapeletteu él ér missionik-men a Wallis. Péh ur bem ! Un inisen, tanlet a viscoab d'er pljadnrien méhussan ha de fans credenneu a bèrè é vehé goab guet-n-oh cleuet conz, ne hanàu bermen meit er güir Doué ha Jesus-Chrouist é vab hag hur Salvér. Conversion Ouvéa a zou, d'em chonge-mé, uoan ag er hærran burbuden ag hun amzèr-ni. Rab en dnd a lar e oë-hi a oo er hoaban inisen ag er hornad bro, ha bermen é ma bi a cbervige de sehir d'er réral. Brasset-é Doué én e œvreu ! Cribuet e ta er benbuiguèr disterran étré é zeourn !

BATAILLON, *Missionnér apostolik.*

*Liér en Tad* CHEVRON, *Missionnér apostolik, a Gompagnoneah Mari, d'é guérent.*

Ouvéa (Wallis), en 9 a Vai 1842.

ME MABIK QUERU,

Bremen é omb é hro crechénion : casi rah en dud a Wallis a zou bet badéet, bag er pébik a chom hoah, hum laqua ér stad de recen er memb sacremant a zorn en Eutru Escob, Vequêl apostolik. Hur goalb a boén hun nès bet é tennein en inisen ag er bayannage. Én amzér ma oen doaret amen, gùir-é, el lod vrassan ag en iniseguis a oé lan a volanté vad ; er brézel sàuet dré en arben a fallanté er ré ahenrtet a galon, n'en doé cherviget mait de gribaat gréd er ré en doé cleuet bur bonzeu ; mæs er gueh tud-cé e oé deli dehai tremein dré boénieu nehue, hag er ré-bont memb peré en doé douguet dorn d'emb eit streàuein en aviél, hum laquas-ind quetan rah de ziscoein ou yeinnion. Prestik arlerb ind hum sauas inep d'emb : hum glémmet-oé bet quetan-rah ; arlerb é oé bet cheleuet doh er bonzeu luêm ba velimus a oé bet streàuet, hag ér fin é oent bet credet. E tré-zé, gùir-é, d'er beden, é vezé hoah attàn cannet guerzenneu, mæs guet ur fé goannoh-goann bamdé. Ne oé meit er hatechimerion hag er ré a zarimprede liessan ty er missionnér bag a houyé petra a larér : hennéb-oé mem brassan poén ; liès é cleuèn conzeu

hnerhue inep de lézen Doué, hag anquin-oé guetn-ein ne hellen devis reih-erhoalh é kis er vro eit crihuat hun tud inep d'er goal-gonzereah. Mar-a-dra a zas hoah de gresquein hur poénieu. Deja é conzent a hum durel él aben, nonpas d'er gouh eredenneu faus, 'mæs d'er faus pligeadurieu mébus ou béllé; conz a rent memb ag hur boutein quit. Ag un tu-aral, er re abenrtet a glasquas mar-a-huch lemel é vuhé guet en hani inouraplan ag hun tud, dré ma oent én gorto a zonnet forb-æz de bèn ag er réral. En tad Bataillon ne oé quet calz bihannoh é riscl. Ne débé quet debou monnet ag ur pèn d'en aral ag en inisen eit cribuat er ré goann ha dégass én hent mad er ré fariet. En debnéhan guèh ma oé bet é hnélet er roué, é oé bet digueméret guet muyoh a yeinnion hoah eid er guéhieu aral: er prince a yas memb beta larèt debon: « Ha roué en dès ha tégasset amen eit me lahein ha ma cavou en tu de zisclærieín er brézel d'ein; mæs me virou doh-t-hou a gavouet en digaré-zé »: Ha ne oé meit rai huir é oé deli el laheín, él ma oé het larèt en trenoz d'en tad Bataillon. Open, hur galhuein a rèt lorberion: « Mén é ma hou quérent? a veze larèt d'emb; mèn é ma bon Escob a oé deli dehon arribue aben huéh loërad? Ha chetu puar blai tremeinet, ha ne arrihue quet hoah: dilezet-oh guet-hou. » Er mission a oé én ur stad disconfortus. Fiance hur boé neoah perpet ér secour a bedennen en dud a Vrediah er Fé, ha calon hur boé de labourat eit gloér en Eutru Doué.

Achibue a ras ér fin hur poénieu. En entru Escob Pompalier a gavas en tu de zonnet d'hur guélet. Quentéh er ré a zemante a arrestas ou zéadeu, hun anemisèd a chairras elos ou béguen, hag hun amied a reguemèras hardehtæt.

Pêh ur hem é corv puar mis ! En laisen a zou quer renebuëet, que n'hellèr quet mui hi hanàneín. Gout a rant bremen, er gueih tud-men, pêh quer prisus-é er fé en dès receuet. En deieu dehuéhan-men, er roué hum gavé é borh læstrik er mission guet mar-a-unan ag er penneu bras ag er vro; gondé en devont spiet, perhuëh mad peb tra, ean a laras d'er vistr a oè guet-hou : « Me sell éi nitra ol pinhuidigueah er ré huen; un dra hemb quin a gâran, el lézen a grecheneah, en hanàuedigueah ag en Doue eu dès hur hâret beta merhuel eid omb. » Hag eu ur zistroein doh en tad Bataillon : « m'ha trugaréqua, a laras-ean dehou, ag er garanté é hès eid on ; ne houyen nitra, m'ba pouté ardrau, me venne memb ha poutein quit; mæs té, t'em hâre, te zalhé mad, té hès het hilleih a boén; trugaré ! » En ul laret er honzeu-zé guet ur galon tinerreit, piquol tapenneu dar a droé én e zeulegad. Nerhusset-e græce Doné !

En inisen-men a zou limage en amzér quetan ag en Ilis : ur fé bihue, ur garanté berhuidant, ur gousciance tinér, un ivoul nannèc a gonzen Doué, chetu er vertuyeu a bnélamb é vlénein amen. Arlerh er badienten quetan-rab, mar-a-unan ag er vistr vras, diverdet doh en dud a zé a hèr hag a vandennen de bouten er memb græce, a hré cand tro ha cand malice d'er ré nebué convertisset, mæs hemb gnellein gohér eun dehai nag ou discalonein. Ind a zou mistr ag hun treu, a laré d'ein unan ag en dud vad-cé; groéent a nehai er pèb n gareint; ind a belle, mar carant, lemel bur buhé memb guet-n-emb; mæs lausquent guet-n-emb hul lézen, ha ni a vou contant.

Un dé me huélas ur gueih voès én un tyik, e

hober ul labour béhus aquêrb; n'em boé quet guellet parrat a ziscoein splann pêh queu droug oé en dra-ze guet-n-ein. N'bou péet quet enta poen erbet, emé-hi d'ein guet ur vin-boarb, ol en treu a scrapér dobemb n'en d'int nitra; bur maden-ni a zou er baraouis. Er chonge-cé ag en neau a bra debai goulen er marhue guet un hirreah bou pehé poén é credein. M'em boé badeet un den youancq péhani a oé clan; me yas d'er güélet un herradik amzér goudé, m'er bavas é ouilein, ha me gredas é oe en droug a bré dehou scuill en dareu-zé; mæs nonpas, em'ean d'ein, ne ouilan meit guet en hirreah a monnet d'er Baraouis.

Hanad-mad vé fé bihne en dud-men, drès peb-tra pe huélant unan ag ou bredér e verhuel. Neze er guerent hag en amision hum dolp én dro dehou eit pedein. A boén en en devé daccoret é huannad dehuéhan, ma ta peb-unan de laret: « Eurusset-é ean! arrihue-é er porh! guet a ivi en e mès-me dob-thou! » Quentéh en hum laquér de gannein güerzenneu hag, étré peb dihue huéh, de larét pedenneu ha chapeletteu, ba derhel a rér er guis-cé bet quc ne ziblacér ag er verréd. Quént ma yer de gass corv en hani marhue d'en doar, en er galhuer mad hag é rér dehou ur *vara* nebue, de larét-é, ur pêh mihér groeit guet dêl coêd, a béhani en hum chervige en iniseguis eid ou gusquemant; rein a rer dehou é gaërran bragneriseen, êl d'er gouilieu bras, ha drès peb-tra, é chapelet hag é vandal, guir trezol en dud vad-men. Laqueit-vé un ivl buéc de ridéc ar é vleâu distennet brâu ha pèn-d'er-bèn diar e gorv. Er stad-ee-e e chom ar e varcan e creis é dy, astennet ar ur pêh mihér forh ledan, a ve liès a huêh pléguet ha displéguet ardro er horv. Ahont é ta e guerent hag é amied d'er güélet ba de guemer ou

lod ér han hag ér pedenneu. Goudé quemcnt-ça é vé douguet d'en ilis, gronnet guet er memb pèh mihér ar béhani é oé bet laqueit, hag ol er rérad en beli d'er verréd én 'ul larèt a vouéb ihuél er chapelet.

Er grechénion-men en dès queméret er gustom de dremein en darn-muiban ag en nozien é pedein, doh hum zisquein en eil-éguilé, é cannein güerzenneu hag é larèt er chapelet. Er grèd on dès eit larèt pedennen n'en da meit a hræce Doué. Red-é bet d'emb, dré avistæt, dihuen gronce un dra a vebe, hemb arvar, méb guet-n-oh guélèt é mesq tud él-men: paud a nehai, eid hum alleige guel de receu er Vadient, hum denné deu pé tri dé ér hoëdeu, hemb daibrein nitra, pé, d'er muiban-rah, ur fréhen gonihue benac.

Ya, red-é eredein en en dès er græce groeit burhuden hras én inisen-men : én amzér anquinus-hont ma seblanté é oé er fé tostik-tra d'hum gol, ur hrechén, nnan ag er rè inouraplan a Wallis, ha guethou ur vanden ag é dud, armet mad, hum gavas tal-oh-tal guet ur mæstre hras n du er ré abeurtet, péhani en doé lièa a bneh clasquet lemel guet-hon é vuhé. E oemb ni-memb é huelet ha ni a vélebe Doué ag er chanche vad-cé, dré ma houyemb reibmad é vezé het inourabl eid el lézen a grechénéah. Er mæstr payan-hont, sonéhet ha spontet, hum daulas d'en doar, é bèn souhlet guet un dristedigneah vras, eit gortoz en taul bohal a houyé erhoalh n'en doé meit rai méritet. Petra a hrei er hrechén ? Ean a dosta, a ya d'azeein dirac é anemis : « Clasquet e hès, liès a huéh, lemel mem huhé guet-n-ein, a laras-ean dehon ; ne hés meit caz doh-ein ; mars disq hinihue penaus el lézen de hébani é rès hrèzel, a honrhemén d'ein ha pardonnein, dehi-é é ous de-

léour ag ha vuhé : » ba quentéh ean er bréhata guet quement a dinérdæt, ma ridas en dar a zeulegad er payan, ha touchandik arlerh é tas, guet ol en dud ag é dy, de laquat é hanhue ér hatechim.

Me garehé guellein scrihue d'oh en ol tren aral a scuir-vad hun nès ni-memb guélet ag hun deulegad. Mæs bèr-é en amzer d'ein; red-e d'ein diblace eit me farræs, tair leàu doh amen, eit laquat er grechénion ér stad d'hobér ou hetan communion. A houdé m'en dé bet reit er vadient, é on, eit mad, én devérieu a me harg, ha me helle larét d'oh n'en dé quet el labour a vanq d'ein; rac gnet crechénion quen nannée a gonzeu Doué ha quen tinér a gonsciance, é vehé forh-æz tremein en déieu hag en nozieu ér gadoër a bénigen, pe vehé chelenet dalh-mad doh-t-hai. Pligeét guet en ol ineaneu santel péré, dré en nerh a ou fedennen, en dès tennet iniseu Wallis ag er bayannage, pligeét gnet-hai goulen eit-hi er græce de ganderhel. Er grechenion nehué-men a vou nn dé ou hurunen én nean. Pedet hardéh, hni chué me hérent peur, eit ma pligeou guet Doue laqnat de gresquein en hadeu prisus a streàuamb e mesq er gueib pobleu-men, eit ma vehet ebué lodée ér recompanse a zou alleiget guet Doué eid el labourision ag er huinièc nehue-men. Moiac, ar er manné, é zeourn sàuet trema en nean, a vélité er victoër, trè ma oé en Israëlited é combattal ér bleinen.

CHEVRON, *Missionnêr apostolik.*

*Lïer en Tad* VIAR, *provequèl apostolik, d'en inourabl Tad* COLIN, *priol-general a Gompagnoneah Mari.*

Inisen Wallis, parræs Sant-Yehan-er-Badéour, en eih a vis Dû 1842.

ME ZAD INOURABL,

A houdé puemb mis ma on é chom é Wallis guet en tad Bataillon, missionnèr quer gredus, me mès ur gonsolation vras é huélet er stad bleuus ag er mission : grèd er grechenion nebue-men a gresq a ze de zé, hag ur boén e pebani en en dès pliget guet Doué ou laquat, n'en dès groeit meit erihuat ou fe. Chetu amen penaus :

Deu vlai bremen, un tri-uignêndad a Wallision a guittas ou bro eit monnet de chom d'en inisi Viti, Tonga ha Vavao. Quehet ma oent het é chom er vro nehuè-cé, ind a guemèras lezen en huguenauded, ha bout-zou tri misiad m'en dint deit en dro guet credenneu forb disinonrabl eid el lèzen catholik. Ind on dès streauet inep d'emb er goal-gonzereaheu vehmussan rah ; eredein a ran en hun nes ind feahet eit mad dré er rescond hun nès reit dehai én ur huerzen tennet ag er honzeu caërran ag er scritur santel, peré a ziscoa splann er huirioné ag hul lézen-ni. Paud ag en dud fariet-cé en dès digueoret ou deulegad, calz a réral en devebé bet queméret scùir ar nehai, quenavé en doujance a Vochi. Er mæstre huguenau-

dêd-men a zou brær d'er roné; bras-é er herb en des, ha deli-é dehou bout sâuet ar en trôn arlerb e vrér. Pligeèt guet Doué ma tehet, drè hou ç'overenneu, d'en tennein ag é faus greden ba d'er gounit! Ol hul labourien hag hur pedenneu-ni a vou bremen eit quement-cé.

Guet a vad a zou d'hobér é Wallis! Mæs ne dehamb quet coutantein grêd en dud vad-men, denstou d'apertis en tad Bataillon, péhani hum gave é cand leh. En inisen-men, é péhani é contér huêh cand arn-nignénd a dud, a zou hir ha ledan erhoalh; sauet bun nès ên-hi huch chapelik ha tair ilis hag ur presbytoér é péhani é chomamb ên ul lod, étal ty er roué. A inou é tiblaçamb eit monnet d'hobér en dérieu ag hur harg santel.

Gouil-Maria-creis-Æst en hun nès bet ur joé hemb par. Ér memb amzér ma oé en tad Bataillon é hobér er gouil-cé é Sant-Jojeb, m'er groé-mé guet er brassan lid a hellen é Sant-Yehan-er-Badeour. Drest en autær é oé ur haër a zæ, harpet guet puar pilér; er brær Jojeb en doé goarnisset er chapélik elt mæstr; tinerrat a ré caloneu en dud vad-men e huêlet un dahlenn d'er Huerhies Vari é sôl er groéz. En dé-cé, eid er huêh quetan-rah, é oé bet laqueit er Sacremant ar en autær.

Me hraa ur predèg ar vrastéd er Huerhiès santel, ar hé vertuyen hag ar en inour a zou deliet dehi; ha ni a achihuas er mitiniad-cé én ur hloestrein hur haloneu, ni-memb hag hun inisen do Rouannes en nean. Brasset ur hlijadur a oé bet eid omb guélet, d'anderhue-noz, en tad Bataillon é arrihue é pèn er grechénion nehué aral, a zé én ur gannein güerzenneu guet ur grêd nerhus, de receu er vénédiction.

En dregond a houil-Miquêl é ma bet reit er va-

4*

dient de zeuzêc ag en dud-men, hag ou hetan communion de zenzêc martelod Francision : na tra boar-rahl oé bet güêlet quement-cé ! Deu zé quênt en eutru Mallet, péhani a gommandé ul læstr a France, hanbnet en *Ambuscade*, a oé deit d'hur güêlet ha de zong dorn d'emh. Dégasset en devoé d'emh en nivér a anseigneu eit goarnissein ilis Sant-Yehan-er-Badéour. Ean-memh a zas én doar ag en dé quênt hag a veunas quemér logeris én hur heih logellik. Donnet a ras guet é husquemant caërran d'el lid, guet é officerion hag en darn-muihan ag é vartelodêd idan en arm. Ahont en hum gavé ehué paud a dud a zé ag en Amerik. En eutru Mallet hag en eutru Marolle, er hetan ag é officerion, a vennas bout ou deu tad-pæreín d'en neu væstr hras Fakaclakava ha Lavelua. En tad-pæreinéd aral a oé het choéset é mesq er vartelodêd.

Mar-a-officeur en doé hum gleuet eit gohér ur han mélodius én overeu bag er goher a rezant guet calz a abiltæt. Er péh en doé hoah groeit muihan joé d'emh, oé het güêlet hilleih a vartelodêd é tostat d'en Danl-Vasq guet er ré a ou hansortéd a dosté dehi eid er huéh quetan-rah. Eid achihuc, pliget en doé guet Doué turel é vennoh ar ol er gompagnoneah-hont a scüir-vad, ha crihuat, dré el larganté ag é hræcen, volanté vad hur hroïsion, er garanté bag hani hur heih crechénion nehue.

Deu vedecinour a oé é horh el læstr, n'en dès ispergnet nitra eit dégass er yehaid d'hur heih tud clan, pé ahoel donçat ou foenien. Hum laqueit ou dès, drès peh-tra, ardro er blinhnèden a groben, forh-stank én inisi-men, ha deit-ind de bèn ag ou güellat aquérh. Er hrér mad Jojeb ou bélié é peb leh, ou spié, ha dré m'ou atteccé ar bep-tra, ean

a gavou en tu d'hobér hilleih a vad d'er gueih tud ag er vro-men.

Mad é ha ol en tren hremen : qemeret on dès goust; n'en dès mui meit ou handerhel. Poén hras hun nès é tissoh doh hul labour, güir-é, mæs hrassoh-e hoah er gonsolation a garg hur halonen. Peb sul, pand a dud a dosta d'en daul santel. Gouil-Maria-creis-Æst, ni hun nès contet beta seih cand en dès bet er honheur-zé, hag en ol en devehé bet recenet, pe vehé bet tu d'emb covessat en ol.

É hamb hremen de laquat ol hur poén eit douçat buhé er grechénion-men ; ni a zisquou dehai æstein er hoton, en néein hag er gnyadein ; seuel tyer janjaploh ha yahussoh ; dessau louned, hadein en æd ag hur bro, scrihue ha leinn ; rac hui er gouér, fallein a ra d'emb disquein en dud-men de vihuein reve en aviél, èl guir grechénion, ha de vout tud dessàuet mad revè el lezen a grecheneah. En dra-zé a son, eit güir laret, cronéein ur bedik nebué.

Recenet, mé hon pèd, etc.

VIARD, *Provequêt apostolik.*

*Liër er brér Jojeb Luzy d'en Tad Convert, a Gompagnoneah Mari.*

Wallis, en eil a galan-gouyan 1842.

ME ZAD INOURABL,

Güerço-zou ma on é sell doh hon toairé; mæs attàu é collan me foen; liès é laran doh-ein me bunan donnet a rei en tad Convert, ha jamæs n'en da. Men è ma oueit en amièd gredus-hont, péré a laré d'ein quel hes pe oèn é France: « Hemb pêl ni bnm buèlou! » Mæs forh-pêl é pad er *hemb pêl-zé!* Petra a zougeant-ind? Trézein er mor! Mar bèr un tamikbenac clan, ne vér meit yahoh goudé. Hac eun on dès ind a vout lahet ha daibret? Ne vou quet ind vou er ré guetan; mæs bout lahet zou distèr, bout daibret zou disterroh hoah! Hag a hend-aral, hà ne vehe guel-arzè vehé aveit-hai? Lodèe-vehent é recompanse hun tad mad Chenel. Eid on-mé, me belle larèt d'oh hardeh-mad, a pe oè en ol inep d'emb ha ma oé gourhemenet hul laqoat d'er marhne, m'em bezé bet càret ma veze bet couéhet en taul ag er bourbemen-ze ar-n-an, èl ma oé couéhet ar en tad Chenel; guelhou bremen me buèlebe men Doué face-oh-face.

Hinibue boah, mar car ur ré benac a mem broision donnet de seuel me lèh é Onvéa, me yei a galon vad d'un inisen aral, é pèh lèb é vehé quer goal-risel eid er vuhé èl èn bani é péhani en bun nès bet er bonheur

d'hobér hanàuein ba cārein hnn Doué bras. En ol a laré d'emb, qnéat doarein, penaus, ag en ol inisi a ziar en dro, é oé é Wallis é oé er muthan risel, ha n'en dès het gùélet meit rai a vereheu a guement-cé. Un dé en iniseguis a lahas ur hahiten hag ol é varteloded, a béré é oé tregond pé den-ha-tregond; el læstr a oé bet lairet, losquet ha boutet d'er sòl, eit mirèt ne vehé bet chomet merche erbet ag en torfæt. Ind a lahas boah un dé puarzée pé puemzée martelod ag ul læstr aral en doé elasquet doarein; hà pet guèh, a hend-aral, en en dès en iniseguis-men rùet ou deourn é goaid tnd èl-d-hai.

Mæs sellet nag eurusset ér hem a zou bremen! Hinibne en dè Wallis a zou ur vro qner bourrahl él m'en dé darimpredet; en dud a vamen en dès troeit cain d'ou houh custumeu; ne lahant quet mui, ne lairant quet mui; deit-ind de vout douce bag amiabl; bag én ær ma conzan d'oh, é hès huéh læstr ebouret tostik-tra d'en aud-men, dé béhani ne oé quet léh de dostat ghéharal. Joé-é guet-n-emh cleuet er gouivèd mad-men é larèt é ma ni zou pén-caus d'er hem-cé a behani é mant qner souéhet èl omh. Caër-é d'oh guut péh caranté ou dès eid hnn Tadeu, é huélet en hani a ziscoant d'ein, mé péhani n'en d'on meit ur peur queih brér, ha ne ziscùéhan quet ag ou gourdous. En dé aral me laras dehai é hen de ziblace, en en doé en *Epicopo*, hur mæstr bras-ni, daveet ur våg d'em hlasq, en em gonlenné étal d'hou. Anqninet hras-oent het ol. A hondé é vent attàu a vah tro-ha-tro d'ein ha dob m'atterce ar gand tra. « Pihue a huellei d'emh pe vehemb clan? Pihue a hronnei bur goulieu? a larent d'ein en dé aral. — Er brér a zei ém léh. — Oh! mæs ne vou quet nehou dén quer mad él ons! — Calz güelvou, ha boah u'en devou quet pand a hoén, p'en dé

guir é on attàu doh hou courdous. — Eit deverral e hourdousès-té, hag ean, p'er groei, é vou a zevri-caër a vou.

Er roué ean-memb, drè m'en doé gouyet é oen oueit déh de vorh el læstri, pèré zou éhonret ni leàu a bantér doh hun ty, a zon deit de hont mar em boé casset mem bouistreu guet-n-ein; hag a p'en dès gouyet en em boé alleiget rah me zreu eit diblace, ean en des gourhemenet rein qnemen dehou p'en dein én doar, dré ma fal dehou m'en derhel drè nerh ha me hub bet que n'en devou er vàg sauet hé éhourien ha laqueit de houil. Guerço-zou ma on én è inisen, rac-cè e ma ret d'ein chom inou eit mad; chetui er pèh a houlen calon er roue mad-men hag é sujité.

Me labour-zou, eid-a-dra, dalbéh er memb. Carg e mès a vestiari hun nàu ilis pé chapél. É on attàu è hobér cadoërieu a bénigen, tauleu a gommunion ha tabernacleu; meniérein a ran ehuè bréhér, hivisieu ha gusquemanteu aral eid hun iniseguia, pèré-zou, el omh, hugalé Jesus ha Mari. Pedet eid-on, me zad inourabl, ha n'em ancoéhet quet pe vehet doh en autær.

*Er Brér* Jojeh Luzy.



*Liér er hoasséd crechèn a Ouvéa, d'ou hérent crechèn a Lyon.*

Quérent queih !

El liér-men a zou nr merche ag er garanté hnn ués aveid ob. Mil gùeh trugairé, quetan-rah de vrastéd hemb fin Jesus-Chrouist, hag arlerh d'oh-huimemh, a héré é ta hur bonhenr. Er ré guetan, hui e hoès hanànet hnn Doué, é tretan ma oemb-ni hoah é creis er bayannage; ha mar d'omb bet délivret ag eu drong, é ma rac ma hès deit chonge d'oh ag hou predér queih a chom é inisi pèl bras. A houdé ma omb crecbènion, ni hum gav eurus. Trugairé d'oh enta hou pout pedet aveid omb, hag hou pout astennet d'emb ur dorn truhèus, én ur zégass d'emb Bèlean santel; rac er güellan e hoès guellet gober eid omb a zou bet dégass d'emb missionnerion : henněh-é hur brassan trezol ! henněh-é hur buhé !

Pedet bamdé aveid omb, rac bamdé ehué ni a bedon aveid oh : pedamb ol ar nn dro, hui é Lyon, ha ni é Ouvéa, eid er vissionnerion, acel-fin ma vou eurns ou labourieu ha ma teint de bèu a zistannein justice hun Doué e quevèr er bobleu péré, èr horn-men ag er bed, a zou hoah én dihoueldæt. Pedamb er gùir Doné eid er ré ag é vugalé n'ou des chet hoah er bonheur d'en hanaouet, eit ma rei hean er bonhenr-zé dehai, ha ma teint d'inourein guet-n-emb ou gùir Zad, Crouéour en dud bag ol er hed.

Modest, Apollon, Iréné, Nephtali, Philip.

El liér-men en dès Modest scrihnet é hanbue er bautred youancq a Onvéa; n'en dé bet sinet meit guet ul lodeu distér ag er ré a houi scrihne.

Ph. Viard, P. Bataillon, *Missionnér apostolik.*

*Liér er merhéd crechenésèd a Ouvéa, d'er grechenion a Lyon.*

Hon trugairéqnat a ramh a greis hur haloneu eid er bonheur hun nès hermen, eid er vadeleah e hoès bet de zégass d'emh un Escob ha Bêlean a zou deit d'hun tennein ag er stad eahus e péhani é oemh couchet; nerhus-é er garanté hun nès eit-hai dre m'hun délivrant ag en droug hag a halamort d'er hoen a guemérant guet-n-emh. Receuet hun nès rah er Vadient hag er Gonfirmation; eit quement-cé, hur breder er garanté, é tamh d'hou trugaireqnat a guement ma hellamh; rac hui-é, dré hou pedenneu, en dès tennet er bonheur-zé ar-n-amh. Eurusset oh-hui hou pout bet, a houdé güerço, hanànet er güir Doué!

En eutru Escob en dès tremeinet un herradik amzer én hur mesq; mæs diblacet-é, ha huannadein a ramb guet en hirreah ma tei én dro. Ni hou péd de zavéein d'emh Escobed ha Bêlean aral hoah, rac n'en dès chet calz a uehai, hag un nivér hras a hur hérent a zou hoah én tihoneldæt ag er hayannage ér horn-men ag er bed.

Calz a vercheu ag hou madeleah hun nès déja receuet, hag él-quênt ni a houlenn hoah un dra guet-n-oh, ma tégassehet d'emh, mar hur hâret, un nebedik merhéd santel (leannesi), eit disquein erhat merhed Ouvéa. Hanàuein a ramb, güir-é, lézen Doue; é Apostolèd en dès-hi disquet d'emh. Dré en arben a nehai, ni a hanau volante hur güir Tad ag en nean; mæs ni a houlenn guet-n-oh él-quênt léannesi eid hun disquein hoah. Hun tadeu zou quer gredus, n'en dès poén erbet ne guemérant aveid omh; mæs ni a

garehé ma tebé rè de zougueiu dorn dehai eit bi-
hannat ou foénieu; rac-cè è ma a greis bur baloneu
é houlenuamb guet-n-ob leanuési, eit ma tehemb de
vout lodéc én hanàuedigueah ou dès a var-a-dra
a hellehé chervige d'emb.

SUZÆN PUREGA, ROMÆN TUI.

El liér-meu zou bet scribuet dré zibue voès a Ouvéa,
é hanhue ol ou hansortésèd; Suzæn-é en dès-hi scri-
buet: hi devout a ra tri a vugalé; caër a verhéd
aral a houèr scribue; mæs n'bi dès chet bet amzér
d'hi bass dehai de sineiu.

PH. VIARD, *Provequél.* P. BATAILLON.

---

*Lod ag ul liér en dès scribuet en tad* VIARD, *missionnér apostolik a gompagnoneah Mari, d'en tad* COLIN, *priol-general ag er memb compagnoneah.*

Stær en inisi Kororareka, en nandéc a huavrér 1842.

ME ZAD INOURABL,

Me guemér en hardèhtæt de zavéein, é bèr gûirieu,
en histoér ag ur balé a zau a hobér é inisen Futuna.
Me oé oueit de ziscoeiu d'eu entru escob Pompalier
en inisen ucbué hun nès sàuet, hag un herradik amzér
oé ma oemb é Akaroa, p'hur boé cleuet eu doé er
bayaunèd a Futuna lahet en tad Chanel. Diar en ne-
hnétæt-cè, quer glabarus cid er garanté ël ma oé
bourrabl dirac dculegad er fé, er habitæn Lavaud,

lodée éu hur halonad, a hourhemeuas quentéh d'el læstr hanhuet *en Allier*, monnet d'bobér dehai paién kir marhue er missionnér. Mæs en eutru Escob, dré é gonzeu caër, a zas de bèn a barrat ne vezé quet bet scüillet goaid er réçablus, ha ne vezé quet bet diblacet el læstr meit eit goulen relégueu en tad Chanel.

Deu-ze-ha-tregond oemb bet e monnet bet Wallis, e péh léh en hur boé doaret d'er rieu, tregondvèd dé ag en avènd. Open, dlæz vehé, me zad inourabl, larèt d'oh er joé en doé bet en dud-hont é huélet en eutru Escob, er vequêl apostolik. A houdé en amzér ma oent doh er gortoz! ou devout a rent quement a hirreah de larèt dehou é oent ol erechénion! Hirret-oé bet eid on memb en noz a oé bet ret d'ein tremén é borh el læstr quênt dischen én and. Ne oé quet a glasq d'en hirreah em boé de monnet de vréhatat en tad Bataillon, en amihont a galon, de bèbani é creden en em boé laret quenavon eit birhuiquin. Quênt goleu-dé me yas a hèr tremaba é dy. É hé er bedén de gommance pe oen arrihue. O tinerret ur joé, me zad inourabl, en doé hon teu groaidur dob bum huélet, ind péré zou divroet e creis er mor! En tad Bataillon em fedas de larèt en overen. Reihtæt ha gréd en dud vad-hont a raa d'ein oulet guet joe. Mil güéh trugairé de Vari, en dès, dré hé guellout bras dirac hé Mab, vennet pleinat de vinistr Jesus-Chrouist quement a ziæzemanteu, en dès quel liès distroeit dlar nehon en taul a varhue, ha scüillet ar er mission nehue-men ul largante quer bras a vennoheu! Goudé en overen, me receuas er *Kava* a zorn er vistr a oé tolpet eid inourein men donnedigueah : nezé ul a yas ol én arbèn d'en eutru Escob, péhani a zischennas quentéh én inisen, ha goudeueh é chom inou é logellik hun taden.

Eid on-mé, me ziblaças a nebné, en hnéh a guenvér,

eil Futuna, é borb ul lestrik a hré heut ar un dro guet el læstr-hont a vrézel hanhuet *en Allier*. Er hrér mad *Mari Nizier* a oé guet-n-ein. Goude bout het pedair-ær-ar-n-uiguênd ar vor, ni a sparmantas Futuna ; mæs n'hur boé quet guellet doarein meit puarzéc dé dehuéhaloh, dré en arben ag un ahuél contrel en doé hul laqueit liès a huéh é riscl a gol hur buhé. É pad er puemzéc dé poênius-cé ni hum zéanéé é cheleuet guerzenneu ha pedenneu crechénion er vro a oé gnet-n-emb ér borh. Noz ha mitin ind a laré ou fedenneu a vouéh ihuél hag ar yun ; casi bamdé clué ind a ganné ou chapelet guet hilleih a vélodi.

Deit-oemb ér fin de bèn a dostat de Futuna, a seblanté têh én hur raug. Ne lareiu quet d'oh penaus en har boé bet relêgueu en tad Chanel ; un dén gouyéccoh eid on a verehou en treu hourrus-cé d'oh.

M'em boé gûélet un dra en doé groeit hilleih a hlijadur d'ein : en dud a Futuna hur pedas d'ancoêhat ou zorfæt ha d'hur bout hoah chonge a nehai. Unan ag er vistrem fedas, é zeourn joéntet, é gass ur bêlêg dehai, hag er brér Mari Nizier hum daulas d'em zreid eit goulen guet-n-ein er græce de chom hoah ur hueh en ou mesq eid ou disquein. N'em hoé quet vennet, dré avistæt, contantein en hoant hras en doé ; mæs me zou en gorto é vou quênt pêl goaid en tad Chanel un baden a grechénion eid en inisen-men.

Biscoah n'hur hoé guellet donnet de bèn a zégass multrér en tad Chanel d'hur horh. Caêr hur hoé gratat dehon é bardon, n'arsaué quet a larêt : « n'en dé quet dré men goal-é ! n'en dé quet dré men goal-e ! Er roue-c en dès gourhemenet d'ein lahein en tad, rac m'en doé distroeit é vah a lézen é zoucéd. »

Eid en dén mad ha ouaidet-hont en doé éveheit mad doh hé er martyr, hag en dès laqueit é gorv étré hun

deonrn, ean a laré d'emb, guet en anquinussan glahar : « Ne oen quet ér guér, sihoah ! p'ou doé-ean lahet ! p'em behé hum gavet ém zy, n'ou deveze quet bet el laqueit d'er marhue, pé me vehé het marhue er hetan doh é dreid. Allas ! ne huélein mui en tad, ean péhani a oé quer mad hag a gâren quement ! »

Él n'en doé quet er habitæn hoar de chom pélloh é Futuna, ni a saludas en inisen-cé, a vou bremen quer prisus eid hur hompagnoneah. Ni a laqnas de houil eid er Zéland-Nehué, é péh léh ne hramb meit arrihue, biscoah euruasoh. Ur joé vras é guet-n-ein bont carguet a releguen en tad Chanel hag a é soutanen rúct guet é ouaid. Receuet, etc.

Ph. VIARD, *provæquêl apostolik.*

---

*Liér en tad* Comte, *missionnér apostolik, d'en tad* Colin, *priol-general a gompagnoneah Mari.*

Akaroa, casi-inisen Banks, Zéland-Nehué ag er hreisté, er buemb a vai 1843.

Me Zad inourabl,

Cleuet e hoès a dra-sur larét penaus en eutru Escob a Varoné, gonde en devout goulennet græce eid en iniseguis a Futuna, en devoé pedet er habitæn ag el læstr hanhnet *Allier*, de monnet de glasq reléguen en tad Chanel; ne larein quet d'oh mé-memb er péh a ue arrihue é Futuna : gúel-é guet-n-ein davéein d'oh er mercheu en des reit d'ein unan ag en officerion.

D'en drihuéh a guenvér, el læstr *Allier*, péhani a oé diblacet a inisi Wallis d'en hueh, a arrihuas dirac

Futuna, gondé en devout bet hilleih a boén é terhel doh er goal-amzér. Ur mæstr youancq a Futuna, hanbuet *Sam-Kélétoni*, dèn lan inour hag a lealdæt, péhani en doé hoant bras de laquat er peah én é inisen, én ur streauein én-hi el lézen a grechéneah, en devoé can deja reccuet, a zas d'hum guenig d'emb eit devis hur honzeu-ni d'en iniseguis. É guérent ha calz a réral ag é gornad, péré a oè bet ret dehai hum zivroein dré en arben ag er hrézel, a drêhé guet-n-emb ar læstr er mission.

Pe oemh arribue dirac Singavi, kér en dud-hont péré a oè bet dalbéh a du guet en tad Chanel, hag en doé cuhet er hrér *Nizier*, é oé bet cleuet laret é oé marhue er roué *Niuriki* hag unan ag er vistr vras, péhani en devoé bum sàuet quetan-rah inep d'el lézen a grechéneah, hag parreit a greis é nerh ne veze bet predéguet é nep tu. A ziar en nehuetæt-cé, cabitæn el læstr, é hanàouet rèh-mad é veze het calz æssoh dehon cavouit relégueu en tad Chanel, a zavéna quenteh un dèn eid ou goulen guet er vistr a du *Niuriki*, én ul larèt mad dehai é venné eanderhel er peah én ou inisen; mæs ehué én ou devoé de sellet mad doh en drouguen en devezé bet guellet tennein ar nebai nu torfæt quen eahus. Er gueih gouivéd-men, é huélet al læstr quer hras él *en Allier*, goleit a dud bag a ganoneu, ne bellent nebai hanàouet a heban é té quement a zonstér guet quement a nerh. Blaouahet oent bet ol é huélet el læstr, ha conzet-oé bet deja a güittat er hérieu eid hum den ér boëdeu, pe arrihuas en dèn hur boé davéel; ean a houyaa discoein aplann dehai é hent de dennein hilleih a boén ar nebai on hunan, hag é oé güel dehai gobér er péh a houlenne guethai guet doustér, tnd a bellé goulen er pèh ou devezé carzet. Ind a hras nezé d'hanàouet en hoant ou

doé de zaceor reléguen en tad Chanel; mæs hanni ne gredé donnet d'ou dégass d'er borh, guet eun a zoag er boen deliet d'en torfæt. Unan a nehai neoah, quetan ministr è amzér er roué Niuriki, unan ag er re n'en doe biscoah vennet cousantein ma vezé bet lahet er missionnér, hum gueniguas eid en affær-ze hag hum garguas a monnet ean-memb de zizoarein er horv ha d'en dégass d'emb en trenoz. Ol è amièd a vennas en distroein, én ul ul larét dehon é oé sur a gol é vuhé; mæs, lan a fiance é conzeu en dén-hont ha re er habitæn, ean a zalhas mad d'er péh en doé grateit hag a ziblaças quentéh eit Gononé, kér é péhani é oé bé en tad Chanel.

El læstr a hélla un tamik ér mæz de chair-noz. Ol en dud a Futuna a dremeinas en noz-cé é creis er brassan gloés, én gorto ma oent sêl-taul a gol ou buhé. Er merhéd hag er vugalé a grié a houis ou fén. Er gueih tud-men, é eredein é oé haval er Francision doh-t-hai, en doé poén ehué é eredein é vezé het deit hur habilæn, péhani a hellé ou lahein rah, d'en devout én ou hevér en druhé hag er garanté en doé er vissionnerion, ha de rein é houlen d'en entru Escob Pompalier, d'hobér græce d'er vultrerion ha de bardonnein marhue un dén ag é vro.

En nandéc a guenvér, de bedair ær diar greislé, er ministr Mapigi, él m'en doé grateit, a zegassas er horv prisus. Guet-hou é oé Matala, unan ag er penneu quetan, en doé dihuennet er brér *Nizier*, hag un tregondad a dud er vro péré a zarimpredé en tad Chanel hag en doé hoah hilleih a garanté doh-t-hou. San-Kélétoni hag é dud a stouyas dirac corv er martyr eid en inourein. Gronnet-oé én ur péh mihér, é péhani é oé laqueit hoah calz a héhieu mihér aral, hemb boul displéguet, merche caër a inour revé er vro.

Quentéh é oé bet laqueit é baguik el læstr ; a pe arrihnas ér borh, er mæstr Mapigi a gueniguas d'er habitæn ur gaër a hourien cava a oé guet-hou, eit goulen er peah aveid é bobl. Er habitæn a bras un diguemér mad a nehou, en trugairéquas ag ar péh en doé groeit eit lemel er mercheu ag ur multr en doé disinouret é inisen, hag a ziscoas dehon grat vad eid er gonfiance en doé bet én-amb.

Er relégueu a oé bet reit de hoarn d'en tad Viard, a oé guet-n-emb ér borh, eid ou hass de stær en Inisi. En trenoz vitin, er vistr vras a du Ninriki a zas d'er borh hag a zégassas guet-hai ur halice, soutanen ha cruceñ en tad Chanel, én or ziscoein ol er hæ ou doé ma oé deit d'er roué el laquat d'er marhue ; hag él ma houlenné er habitæn guet-hai mar en devoé bet er roné d'hum glêm a nehou p'en doé groeit el lahein? Biscoah, a larezant-ind d'ur vouéh ; hiscoah an tad n'en dès groeit meit vad ér vro-men ; ean a zou bet dalhmad lan a garante é andret en iniseguis.

Ind er pedas d'ancoéhat eit mad er gueu ou doé bet, en trugairéquas en dout-ind lausquet é peah, a hratas en ou devezé bet, én amzér de zonnet, diguemèret mad er ré huen a vezé bet deit de chom én ou mesq, ha d'arsàu er haz-cé en devoé groeit ridèc er goaid a houdé quehet amzér én ou inisen. Ur joé oé güelet péh quen deit oé er brër *Nizier* guet-hai ; ha dalhet ou doé ar nehou de chom é Futuna. Er hatechimour youanceq n'en devezé quet goulennet gùel ; mæs gourhemeneu é Escob er galhué é léh aral. Neoah a guement en doé-ind güelet ha cleuet, ne hellent quet mirêt a gredein n'en devezé Sam-Kélétoni candalhet er volanté vad-cé é mesq er gouivéd, ha n'en devezé het er mission æstet quênt pël fréh a salvedigueah ar ou doar. Credeio a rent ehué ne vezé quet

bet collet tapen erbet a boaid er béleg, a oé bet scuillet eit lézen Jesus-Chrouist, hag en en devezé bet qnênt pêl cherviget de streâuein ledannoh en aviél én inisen-cé hag ér réral diar en dro. Er bahitæn a ziblaçàs quenteh a Fntuna, forh coutant bout deit de bèn ag é affær, ha n'en doé nebou qnin qnæ meit ae oé hum gavet aben inou en eutru Escob Pompalier eit quemér a nehué labourieu er mission.

Cheta, me Zad inourahl, en histoër ag er pêh zou arrihue, él m'en dès bi lausqnet guet-n-ein dré scribue en offiçour mad-hont. Me garehé ma tehé en histoër ag en affær-men d'hohér pligeadur d'en dud a vrediah er Fé. Reléguen en tad santel Chanel a rei nerh d'emh d'andnr él d'hou guet patiantæt ha de rein hur hnhé eit salvedigueah hur bredér.

Receuet, etc.

COMTE, *Missionnér apostolik.*



# MISSIONEU AG EN OCÉANI,

## AG EN TU AG ER SAU-HIAUL.

## MISSION AG EN INISI MARQUIS.

*Liër en Tad* Mathias Gracia, *Supérior ag er mission a Nukuhiva, d'en hani o zou é pèn Brediah er Fé ér guér a Lyon.*

Mission Calonen sacret Jesus ha Mari é Nukuhiva.

Eutru,

Ne gonzein qnet d'oh ag er pèn quetan ag er mission-men e hanàuet; mæs me ven larét d'oh lod ag en treu e mès scribuet dé ha dé a houdé en huézèc a vis méheuein 1839; nezé en em boé scribuet d'oh men dehnéhan liér, é pébani en em boé disconeit d'oh er boén a gavemh é hobér er mad; mæs neoah ne gollemh quet calon, hag én gorto-oemh memh a seuel quênt pêl ur chapél.

En drizècvèd dé a honrhelin goudé, ni a hras marhad doh huéh martelod a Sandwich, péré a chom amen, eit seuel ur chapél, er guetan a zou bet groeit d'er güir Doné ér vro-men lan a hayannage. Er boen hur

behe bet é cavonet amen tud speredet erhoalb hag a volanté vad eit gobér hul labour, a ras d'emb sellet él ur merche a vadeleah Doué ma oé prest de rein dorn d'emb amen tud a oé hun éneberion én on bro. En drivèd dé ar-n-uignénd a vis en avèud, er chapel a oé deit de blom; mæs n'hun nes overennet én-hi meit en drivèd dé a vis mai, ha boah dré guh, rac en dud ag er vro a oé é brézel en eil dob éguile hag a zaibré memb er brisonnerion a hellent quemér.

Mæs, allas! é creis er joé a hel en devout ur missiounér, é tigouch perpet ur boén benac. Guet plijadur e huélemb hur chapel, peur ha distér, deit de blom él ma oé, a p'en das chonge d'er gueib tud gouhue troein kain d'emb én un taol ha cresquein, dré guement-cé, bur poénieu. Chetu amen er pèn-cans ag en dra-zé : quentch él m'en devoé lod ag en dud ag er vro cheleuet bur honzeu, ba ma oé deit de var-a-mas clan troein kain d'ou faus douéèd eit quemér lézen Jesus-Chrouist, quentéh bélean er faus douéèd-cé a sàuas ineb d'emb. Én gorto-oemb a guement-cé, ha n'hur bezé quet ind douget, quenavé m'en dès bet calz a varteloded, deserterion, deit amen a bep bro, douguet, dré ou goal-soliten, er bobl-men d'hum laquat inep d'emb. Én amzér ma streàuent er velim ag ou honzeu ar-n-amb, er brud ma oé arrihue er roue youancq *Temoaua* a ridas dré er vro. Cavet vezé de larét en en doé tremeinet puemb plai ér scòl é bro Sauz; mæs, e gùirione, é Oahu pé é Taiti en en dès tremeiuet en amzér-zé, ba liessoh boah ar bâgueu tud a Europ a za dre-meu de bisqnetat *Balénéd.* Æz-e gout u'en doe quet cavet él lehieu-zé ur scòlage-vad. Donnet a ré nezé a Santa-Christina, pé Tahuata, pehaui a zou unan ag en inisi a zon én dro d'emb. Me yas-mé ebué d'en aud d'en diguemér. Inou ni a gavas

deu zén ag hur hompagnoneah, ur béleg hag ur hatechimour. En tad Caret, guet enn ne vebemh het é poén, en devoé-ind dégasset ar el læstr-zé ar béhani e oé er roué. Quement-cé a ras d'emh confort, deustou ma houyemh erhoalh ne oé qnet rai zouguet Tenoaua eid omh.

Quént m'en dé arrihue, ni hun nès bet affær doh puar mæstr, ha peb-unan a nebai en devoé er greden é vehé het goude mæstr d'er réral ér vro; rac, é mesq er gueih tud gonihne, él ér hroyen aral, peb-unan a vea bout perpet er hetan. E hnélet er roué é toarein, ha drè gnement-cé ou ol chongen a ihneldæt é monnet de nitra, ind ou doé bet hoant de senel éuep dehon. Neoah er vro a chomas é peah, ha hoah é vehé hermen quenavé ma tiscoas er roué ynnancq er volanté en devoé de laquat ol en dud, tost d'é ranteleah, de bléguein ind-memh dehou. Én nr arrihue, ean a laras é venné ma vehé groeit dré-men avel é Taïti, de larèté, m'en dehe en ol dud ag en inisen en hanàuet eid ou mæstr hag héliet lézen en huguenaudèd. Open, ean a spisas é peh léh m'en dehé bet peb-unnan paiet en taussen dehou-ean, pé é hé aben-caër d'hohér hrézel dehai ma ne sentent, hag en en devezé, eit quement-cé, læstri ur ranteleah hras a Europ dougnet ind-memh dorn dehou. Peb-unan a oé én arvar a zivout er péh a vezé arrihuet; mæs, én un taul, el lod muihan ag en iniseguis, péré a zou douguet hras d'hobér hrézel, hum sauas énep d'er roué. Dihaudeé er ré a zégassas dehou er péh a houlenné. Accourset a houdé guerço d'hum foettal en eil doh égnilé eit cavouet tud de zaihrein, no vennent quet col quen æz er peh a sellent él un devér eit hai. Chonge ou deroò open n'en doé quet ou zud én ou rang douget puemh cand dén ag en Europ, na memh cannoneu er

habitæn *Porter*, péhani, én amzér ma oé er Staden-Amièd é brézel dob bro Sauz, é oé bet puemzéc mis é clab laqnat ol en inisen-men idan goalen tad-couh Temoaua. Er memb tra a oé d'hobér bremen, hag én gorto-oent a ziscar ou anemiséd èl m'en dès bet ou zud groeit én ou raug.

Ag é du, er roué youancq-men a hras er péb en doé laret; un dé-henac gonde en dout spiset é bourbemen, ean a yas a hèr guet é soudardéd d'hobér brézel d'en dud a chomé én ur hornadik doar tost d'er mor. Inou en en devoé er houh roué reit un ty d'emb eit seuel ur mission nehué. Ag er hetan combat e ridas billeih a hoaid, hag é oe bet laqneit en tan é hilleih a dyér, é spécial én hun bani-ni. Neoah er roué youancq-men a buélas guet glahar é oé ret dehon pèllat hag hum denn d'er prestan; Col a ras memb é armage, ha donnét a ras, a pe zistroas én dro, de houlen treu guet-n-emb aveit gùellat d'é dreid goleit a houid hag a houlieu. Ne oé quet erhoalh : é puar mis, en dud-men hum foettas open uiguènd cùèb en cil ènep d'éguilé, p'en de gùir é cleuemb spis en tenneu é lein er mannéieu, é péré en hum laqnent hessan quetan rah d'hum foettal. Durant huéb suhun é oé un dra anquinus gùèlét er vugalé, er merhéd hag er ré gouh é ridéc dré er vro eit clah, ér grobieu hag él léhieu distro, ul lèb eit cuh é raug ou éneberion; rac ma houyent erhoalh, mar bezent queméret, en ou devezé cherviget de vâgadur dehai. Dirac hun deulegad, ni hun nès gùelet labein ha daibrein un douceiniad a dud; rac en éneberion en doé groeit qnement aral d'er re a oé couébet étré ou deourn. Ind a grèd el-cé inourein on donéed. En dianvéserion ind-memb a oé scontet; on bâgueu a oé prest attân, pèl doh en aud, de ziblace. Larét-vezé d'emb ehué liès dihoal doh-

emb. Ne laran qnet é vehé bet fal d'emb béli en avisé; mæs, lan a fiance é Doué, ni a gnhas hemb qnin en tren requis eit canderhel er mission. Nezé, é buélet n'hur boé nitra d'bobér dnrand er brézel, deu a hanomb a yas de *Vapou*, inisen péhani a oé é peah, én gorto mad ma vehé bet requis d'er réral monnet quênt pél ar ou lerh ehué ind-memb.

Chetui é péh stad é oé en tren dré-men a p'en dé deit er hlai 1840. Me zon mé ehomet amen guet ur bélég bag ur hatechimour. En Eutru Doné, én é vadeleah, en dès sellet doh-emb guet truhé. É creis quement a zangérieu, n'hun nès ehet bet droug erbet. Neoah nr blinhuèd bras a gouéhas ar er vro. Clanomb bet ni-memb hun tri. Me grèd é oé eit rein d'emb na tamik labour; rae en dud-men a gav guet-hai n'en dé quet deli eheleuet, durand er brézel, dob el lézen.

Ardro er pnemzèc a buavrér, er brézel a vihannas, rae ne oé quet mni calz a beudr nag a volédeu ér vro. Nezé me yas, ar læstr pisqueterion Balened, de *Dahuata* eit larèt ér fin d'hun amièd ol er péh a oé digouehet guet-n-emh. A houdé open ur hlai, denstou ne oé meit puemb leàu ar-n-uiguênd étré-z-omb, n'hnr boé quet cavet en tn de rein hun doairien dehai. Inou é chomé en eutru Caret, guet tri missionnér hag ur hatechimonr. Ind ou doé casi quement a boén él omh. Ol er freb ou dès æstet ag ou labourieu a zon m'on dès ehairret, én ul lèh diamén, tost d'er mor, un nebedik tud yonaneq, pautrèd ha merhèd, péré a zégass ehonge d'emb ag en doustér a gavér é *Mangareva*. Er mæstr ag er hornad bro-men a zon douguet bras aveid er religion. Na diæsset-vehé d'ein-mé larèt guet péguement a joé en e mès güélet en dud-men! Mæs er vissionnerion en dès-ind gonniet de Zoué a larou d'oh, güel aveid on, el lehuiné a gavant é mesq er grechénion nehué-men.

Er våg guet péhani é on deil de Dahuata, en dés m'en dégasset én dro. Ar me hent, me zou bet oueit de huélet en neu vissionnér a *Vapou.* Laqueit eu dés bet er ré-men ou mission idan goarnation sant Stephan, patrom huu eutru Escob Stephan Rouchouze, péhani ne hanäué quet hoah nezé hur poénieu; mæs, é mis imbril dehuéhan, ean en dés tremeinet dré-men. Hilleih a gonfort bun nès bet ol dob er guëlet, beg é avisen a chervigeou bras d'emb drès peb-tra. Goude en dout sonneit er péh hur boé groeit durant ma oé pêl doh-emb, ean a zou oueit de *Oahu*. Inou, ean a gavou un æst bras de cbairrein; mæs, allas! missionnerion erhoalh n'en dés chet eid el labour a houdé ma hellér predég hardéb-mad en aviél én Inisi-men. A gandeu é ta bremen er gueih lud gouihue-mea d'bun ilisieu. Goal-drettemanteu en hérétiqués a barré dob-t-hai a ziaguént a dostat d'emb. Re-vou mélet, eit quement-cé, hanhue santel en Eutru Doué. Béemb enta én gorto é splannou quênt pêl lézen Jesus-Chrouist él loden-men ag en Oceåni.

Ni chuë, ni a huël un amzér aménoh é arrihue eid en inisen peur a Nukuhiva. En déieu quctan a vis mai, ul læstr a vrézel a France en dés doaret amen. Er habitæn a oé en eutru Felix Bernard. Nitra guel ne hellé digouéh guet-n-emb én amzér-zé. En Eutrumen en dès la'queit er peah étré en neu rum tud a oé é brézel er vro; mæs, allas! n'en dès chet guellet chom pêl dré-men na gobér ol er vad en devezé carzet. Neoah, én ur ziblace, eau en dès reit d'emb confort én ul larét é vezé deit quênt pêl ul læstr aral aveid achihue er pêb en devoé-cen commancet. En aviél, hemb arvar, a vehé er guellan moyand eit tennein er gueih tud-men ag en tihoelæt é péhani é mant; mæs, tra anquinus eid omb! é mar-a-unan ag

en inisi-men é ma ret d'emh troein doh er vugalé ha gobér seôl dehai eid ou gouuit, ha gortoz ma hellehemb goudé conz doh ou zud ahurtet a lézen Jesus-Chrouist.

Chetui é péh stad en hum gavamb, ha Doué hemb quin a houer péguement a hoal-amzér hun nès hoah de dremein heta ne zigueorou er ré en dès choégct en Entru Doué, ou deulegad d'er gùir splandér ar en doar-men é péhani é ma, a houde quer güerço, gourriennet er bayannage. Pedet, Eutrn, ha groeit pedein aveid omb, eit ma vou gúel hanauet er gùir lézen dré er ré en dès hi forbannet beta bremen, ba ma ou gùélehemh, er glahar èn ou halon, é rein ou bennoh d'hur religion santel.

Mathias **Gracia**, *Missionnér apostolik.*



## MISSION AG EN INISI SANDWICH.

*Liér en Tad* Martial Jean, *Bélég a gompagnoneah Picpus, d'un Tad ag er memb compagnoneah.*

Inisi Sandwich, er hetan dé a galan-gouyan 1841.

Me zad inourabl,

Ne mès chet ancoéheit en em boé, én nr zihlace ag er seminér, grateit scrihne d'oh a pe vezen bet ar-rihne dré-men. Mar e mès gorteit pèl-amzér d'er go-bér, é ma eit davé d'oh mnyoh a zoairieu ha discoeis d'oh gùel péh quer bras-é madeleah Doné é qnevér en dud ag ec vro-men.

Ne hellen larèt hoah nameit mar-a-guirik èl er ré ag er vro-men, a p'en dès bet me supériorèd me hasset é mesq er grechenion streàuet dnhont ha du-men, tost d'er mor, hag ar er manneieu, aveit larèt dehai conzen en Eutrn Doué, a béré é mant liès mad forhet; rac n'en d'omh quet, allas! erhoalh a vission-nerion. Ne oen quet hoah, güir-é, forh-dnèh doh ul labour èl hennen; mæs, én ur chongeal ag nu tn é hren mad é sentein ha lan a gonfiance é Doné, ag en tn-ral, dré m'en dès m'en dégasset, hemh droug, quer pèl-men doh mem hro, me guemèras me hent, er gruceû ém dorn, goudé em bout hum laqueit idan gornation er Huérhiès santel.

Me yaa enta a guêr de guêr, él er vissionnerion aral: me dolpé er grechénion tro-ha-tro d'ein, eit goher er hatechim pé eit larêt er beden dehai; pe gaven ur chapél, me laré en overen; goudé me govessé er rê çlan; me zisqué lézen Jesus-Chrouist d'er ré a horte er vadient, hag a ré er sacremant-men d'er ré a oé ér stad d'er receu. Oh! péguement a hlijadur em hoémé, me zad er garanté, doh hum hueltet ér fin é mesq en ineaneu mad ha santel-men, péré a zé a vout reneuéet ar er fonce sacret a vadient!

Ne laran nitra a zivout en droug en dés groeit d'ein ha d'er réral en hérétiquéd, rac quement-cé a zou distér étal er péh a andur er vissionnerion er hroyen aral, ha drés peh-tra, étal er péh en dés andurét hur Salver aveid omh. Deustou d'en dra-zé, ni a zou en-rus, hag er ré a hra hrézel d'emh n'en dint quet. Ou buhé n'en dé meit ur vuhé anquinus, hag é hueltet é cresq bamdé fiance er grechénion én-amb hag er vanden a nehai, ne houyant mui ehué pétra gohér eit parrat ne hlantennou dre-men en aviél.

Mes col a rant on foén, bennoh Doué a zon guet-n-emh. Ne bramh hoah meit commance, hag a vremen é ma un dra souéhus gùelét péguement é tisq er vugalé. En tad *Maigret* en dés hilleih hag a hellou quént ma vou pél disquein ind-memh er réral. Ean en des groeit livreu é peré é cav en dud youancq-men ol en treu tremeinet a houdé hur Salver beta hremen. Deja ind a houi mad quement-ce hag a ya d'el larêt d'er ré ag ou hansorted a zou é scól en hérétiquéd. Er rémen a gonz d'ou mistr ag er péh a gleuant, péré, hemb 'arvar, n'en dint quet forh joéius ma vé streäuet er güirionéen-zé. Bugalé en hérétiquéd en des nr garanté vras eid omh. Pe dremeinamh én on mesq, ne zougeant quet reiu d'emh mercheu splann a guement-

cé : liés ni huu nès ind guëlet é quittat ou scôl, én drespet d'ou mistr, eit donnet d'hur saludeiu. A p'en dé ret d'emb chom un dé henac én ur gnér, er gueih vugalé-meu a za guet er rë catholik d'hun ambroug. Ol é clasquant, queti-quetan, bout er rë tostan d'emb, ha discoein er joé a zou én ou halon. Ind a gann, guet er vrassan pligeadur, er güerzenneu a zisquamb debai. Ni zou én gorto é sellou en Eutru Doué guet truhé doh er gueih vugalé-men, peré a zisroa quement a garanté doh-emb : ya, quëut pël, madeleah Doué a splannou ehué aveit-hai.

É güirioné, er fé a gresq hamdé drë-men, ha quement-cé a zeli rein nerh ha courage d'er grechénion vad ag en Europ, peré a chonge liës ér missioneu ag en Océani. Én iuisen-men hemb quin, open puemb mil a dud en dès troeit kain d'er faus lézeu, é corf ur blai, aveit donnet d'hur havouet ; ha quement-cé a laqua én ou haloneu ur joé hag ur bligeadur n'ou doé biscoah tanhoueit. Hun énebeiriou a zou disconfortet, hag el larêt a rant ind-memb. Ne gonzant na ne scrihuant mui nitra hemb hum glëm ma pëlla, doh-t-hai muyoh-mui er rë ou doé lorbet é raug. Ind hom glëm é spécial n'en da quet mui bremen meit ur hueh benac er rë quetan ag er vro d'ou havouet, ha hoah a pe yant, ind ou hav yeiu ha digaz.

Güir-é é helle er gueih hérétiqued-meu col calon : goudé ou dout dispignet quement a argand ha lahouret él m'ou dès groeit a boudé uiguênd vlai-zou, oit ma vezé het deit en inisi-men de vout ur scüir aveit ou missioneu aral ; deustou de gaud-hantér-band a dud a laquant de streuein ou faus lézen, deustoü d'er guellout ou dès étal er roué hag er rë guetan ag er vro, m'er goulen guet-n-oh, hâ n'en dé ou dra anquinus eit hai guëlët er péb ou dès groeit é monnet de

nitra é bér-amzér, rac m'en dès doaret amen mar-a-vissionnér peur ba disbanâuet, péré n'ou doé nitra quin d'bum barpein meit croéz bur Salvér J.-C.

Perac n'en da enta ur bélèg benac de vout lodêc él labour, ér joé hag ér bligeadur a gavamb-ni amen! Deent, ba quentéh ni hum streâuou é peb inisen ag en Océani. A hnerço mil ha mil payan a hirvoud ar-lerb ur missionnér a gonzou dehai ag er gùir lezen. En inisen a Havaï, é hès tri hand-hanter-hand a dud ò bortoz er vadient. Ind a bèd, guet er brassan hirvoud, er superiored de gass dehai ur bélèg. Liès é huélan payannéd é tonnet a hantér-hand, ha memb a dri-niguênd leâu, eit disquein en treu reqnis eit bout badéet. N'en dès meit un dé benac, ma mès rcit er sacremant-men de buemzêc a dud deit a Vani hag a Volokaï: guet er grêd on doé, ind ou dès trézet ur mor liès mad counaret hag cabns, é bâgueu groeit, peb-unan a nehai, guet ur huen cronizet; ind a zoaras él léh ma choman. Él ma hellet credein, er grechenion ha mé, ni hun nés groeit dehai er güellan diguemer ma hellemb. Badéet a mès a vremen open hantér-hand ag en dud-men. Dissul dehuêban en Eutru Mai-gret en dès badéet chué un dén couh, pèbani en doé bleân güen-cann: deit-oé a bêl; quênt merhuel, ne huannadé arlerb nitra quin. « Bremen, a laré-ean, me ol madeu a zon en nean. » En dareu a ridé ag bun deulegad é huélet en hirvoud sautel en doé.

En ur achihue me liér, me Zad inourabl, m'hou pêd de chongeal én-an ér sacrefice ag en overen.

Hou chervigeonr,

Martial Jean, *Missionnér apostolik.*

*Liér en Tad* Martial Jean, *d'en tad* Philibert, *Supérior ag er seminér a Bicpus.*

Inizi Sandwick, en eil dé a Gulan-Gouyan 1841.

Me Zan inourabl,

Caër é cavan cass ul liér d'oh, ha me vèn discoein, dré guement-cé, ur merche a me hanàuedigueah vad én hou quevér. N'ancoéhein hirhuiquin en amzér e mès tremeinet ér seminer, nag en tren mad ha santel e mès guélet inon. Er chonge-cé en dès hès renehuéet me nerh ha me honrage. A p'en d'on scûeh én hent pé é labourat, me sperèd a hum zougue é mesq hou pugalé, ha quentéh é ta me foénieu de vout hilleih scannoh.

Goal-ohéreu en hérétiquèd én hur hevér é a zou er pèh en dès groeit d'emh hum laquat d'hobér scôl d'er vugalé, hag, eit quement-cé, ni hun nès quemèret peb-unan é loden ag en inisen. A houdé me mes-mé puemb parræs. En ilisieu dré-men a zou groeit guet coêd ha goleit nezé guet foên. Er guetan a nehai, péhani a sellan èl en ilis-vam, rac m'en dé hrassoh hilleih eid er réral, a zou é creis er vro a Hecia, péhani a zon casi ol crechén. Él léhmen é choman liessan. Hilleih a vugalé a mès de scôlat, hag, a pe hellan ou dastum ol, é hès open seih-uiguènd a nehai.

Er scôlage-men a ra d'emh, guir-é, calz a labour; mæs ni a hell chué, dré-zé, laquat gùel el lézen én on baloneu hag ou goarantein doh en hérétiquèd,

péré a laqua ol ou ardeu cit lorbein er gueih vugalémen hag ou zennein devat-hai. Bamdé é tisquan ehuè dehai cannein, ha quement ou dès pourfitet ag er péh a mès disquet dehai, ma hellan a vremen cannein peh sul en overen-bred. Me grèd é vehé cheleuet guet plijadur mem hogalé, memb én Europ. Groeit hun nès ehuè dehai güerzenneu é kis ou bro. Peb sul en daren a rid a men deulegad é cleuet er grechénion nebuè-men é rein on bennoh de Zoué hag é cannein a vouéh ihuel gloër hag inour dehou.

Mar dé peur m'ilisieu, ahoel é mant-ind jaugeabl. Guet er mihér a hrér amen, un tam coton benac, papér libnet, seyennen ha limageu, me mès groeit treu caër ha sonéhus eit me farræsiénèd : quementcé a denn amen memb payannèd, hag hilleih a nehai, sclærderet dré hræce Doué, a houlen quênt pèl goudé er vadient.

N'hou pché quet credet, me zad inourabl, é vehen bet quen duéh de senel tyér hag ilisieu. Neoah, guet tri-nignênd ag en dud gouihue-men, me mès sauet un ty a zéc troëtéd ha tri-uiguênd é corv eih dé. Fonnabl é vé groeit en treu dré-men. Manericu er ré guetan ag er vro ne dostant quet d'er péh a hranmé. Me ven chairrein én ty-men de labourat é spicial er merhedicguen youancq ag er vro; rac drô-men é mant el liessan é tischueh : mod er vro-é. Bennoh en Entru Doué a zou couëhet ar-n-amb muyoh eit n'em bezé credet. Er merhèd diméet a za guet er réral. On güélét a rér é clah arrihue er ré guetan ha gout pihue a hrei er muihan labour. Én ty hras-men é vô groeit torchenneu, syér ha pannérien. Guet plijadur é huëlamb er vad a hra quement-cé amen, ha ni a zon én gorto, guet secour Doue, a zégass er mod-cé ér missioneu aral. En torchennen a huerhér mad,

hag en argand a zou eid el labourerésed. Me mès bet, guet nuan ag er vistr a zré-men, ur péh doar tost d'en ilis. Me cbonge a zon laquat er vugalé penr ag er scòl d'el labourat, eit ma tenneint ou bibuance a nehou. A vremeu, me mès reit de bep-unan a nebai ul loden de zigueor, ha laqueit ou dès abarb avaleu doar, gùé-sucr ha fréheuneu aral ag er vro. Me zou hoah é seuel nn ty bras eid er scòl, é péhani é vou discoeit d'er gueih tud-men gobér billeib a dreu a cbervigeon bras dehai bamde; mæs ne vou quet parrihue en dra-men quènt ma tei a nehuè en eutru Escob ér vro.

A p'en d'on é eonz a dyèr, me vèn larèt d'oh penaus é ma me hani-mé. Tost d'en ilis-vam a me farræs è hès den vanne distér, ar péré é oé inouret gùéharal en idoléd. Inou é hès bet sàuet dihue logellik eid on, dob en tu ag er hreinoz, ital er mor; ag el léh-cé, ne vern a béh tu é sellér, ne hueler uamet treu bourrabl. Tro-ha-tro d'em logeris é hès bet laqueit sucrinenneu ha banann; m'ou goarn d'er vugalé; rac, drè-men, n'en dé quet d'er missionnér-é quemer sourci ag é vouit; er grecheninn a alleige é vàgadur hag er bass dehou prest-caër.

M'hou pèd, me zad inourabl, de sellet, guet er garante a zou perpet én hou calon, en tren a béré é conzan d'oh él liér-men.

Martial Jean, *Missionnér apostolik.*

## MISSIONEU EN AFRIK.

### MISSION A LIBERI.

*Loden ag ul lïer scrihuet dré en eutru Escob* Edouard Barron, *Veguël apostolik ag en nihue Guiné, d'er Mambreu a gonseil Brediah er Fé.*

Tuchentil,

Guerço é clasqué er ré a zou é pèn Brediah er Fé guelet ur missiouuër benac é mounet d'er hub-biaul ag en Afrik, eit predèg lézeu Jesus-Chrouist d'en dud dù a zou inou; deustou ne vériten quet nn inour quer bras, me zou bet neoah choeget eit monnet d'ou bavouet. En eutru Keurik, escob Philadelphi, ér Stadeu-Amièd, eu doé carg a glasq ur missionnër benac eid er vro-cé; can a daulas é spi ar-u-au, ha, quentèh él ma mès bet queméu ag é herb, me mès queméret ul læstr é Baltimor eit mouuet d'er Guiné, En eutru Yahan Kelly, bélèg, hag en eutru Denis Pindar, catechimour, a zou deit ehué guet-u-eu, ou deu, d'er memb bro.

Er horuad doar merchet d'emb drest er réral a oé er vro hanhuet Libéri. Er vro-cé, él ma bouyér, a zou éu Afrik; mæs er ré a chom én-bi a zou tud dû deit ag en Amerik eid hé labourat, ha chctui amen penaus é mant deit dehi: Tud a galon vad, péré ne glasqueut meit gobér vad d'on nessan, a

gueméras truhé doh er gueib tud dû-cé a oé quasi é verbuel guet en nan én ou bro. Ind bum lotias eit rein dehai en tu de vibuein, hag eit quement-ce ind a brenas er hornad doar-cé. Goudé, ind a gassas eid el labourat er rê ag en dud dû péré ne oent quet mui é sclavage ha péré a oé coutant a monnet d'inou eit gout mar on devezé guellet bibuein. Hilleih aral ag er memb tud, péré a oé hoah é sclavage, a oé bet reit pé queniguet dehai ou librance, mar carezent monnet ehué de labourat d'inou. Chetui perac é ma hanhuet er vro-cé *Libéri*, de larèt-é, bro en dud libr, bro er sclavèd laqueit é liberté.

É mis en avénd 1841, é oemb diblacet eit monnet d'er mission-zé. Goudé bout bet tregond dé ar vor, ni a zoaras é Monrovi, kér vras sâuet ar er hap Mésurado; hi-é er vrassan a ol er hanton-zé, é pehani e hès ardro buezéc kerik; puemb mil dén pedost a zou étré-z-hai rah. N'en dès quet calz a gatholiquéd é mesq quement-ce a dud. N'bua nès chet guellet chom guet-bai meit tri dé; laret bun nès debai neoah, étré peb dibue huéb, ur guirik benac a Zoné hag a é religion.

A Vonrovi é omh oueit d'er bap Palmas : inon e cavér ur guér aral sauet drè en dud dû ag en Amerik. Bout-zou en-hi tri mil dén guenedik ag er vro, ha puemb cand dianvézour. Er goarnour a guér, pehani a zou ebué un dianvézour, en dès bun diguemeret mad, hag, él d'hou, en dud catholik en dès bet ur blijadur vras dob hur guélct; en dud gouibue ind-memb en dès ehué discoeit joé d'emb. Casi quentéh él ma oemb arrihue, ni a laras dehai, hemb distro, eit petra é oemb deit; ha ni a houlennas guet-hai mar behent joéins ag hul lezel de bredég dehai d'er sulieu. Quentéh er penneu quetan hum zastumas eit

guëlèt quement-cé. Ind a ras d'emb bur goulen, ha memb istrob eid bur goulen, rac ind a zongas ul lézen péhani a guemèné d'en ol discùèh a labourat d'er sul eit donnet de chelenet er vissionnerion nehué. Er bobl a sentas doh er vistr; donnet a rent a vostad d'hur havouet, hag a dal inou, un deu pé tri hand dén gouihue a ze, dalhabl ur luéh peb suhun, de cheleuet hur predeguen. Er goaban aveid emb a zou rac ne houyamb quet conz é kis er vro. Red-é d'emb hum chervige ag un dén hag er goui eit devis debai er péh a vennamb larét; mæs hur bonzen, deustou ma passant dré vég un aral, a zou neoah cheleuet guet plijadur, ha douguein a rant fréh. Ne feben quet larèt d'ob péh quer bras bonheur-é eid er gneib tud dù-men donnet d'hur bleuet; ur respet bras ou dès eit conzen Doué, hag ur garanté tinér eid er bredéguerion. Ya, ou dout a rant quement a garanté doh-emb, ma chom souëhet er varbadision a za amen ag en Europ hag ag en Amerik, ha ma quemér béleau en hugenaudèd ur haz hag un ivi bras dob-emb. Eid omb-ni, dob hun tu, ni a drugairéqua Doué a ol bur halon, rac credein a ramb é vou er garanté-ze ur vamen a fréh aveid hur predeguen. Déja er ré dù en dès hur pedet de senel ur seôlage é ereis er guér-vam ag ou bro, ha reit hun nès dehai ou goulen. É Palmas en hun nès commancet quetan-rab gobér scôl: un tamik diæzemant hun nès guet quement-cé, guir-é, rac er memb léh a chervige ar un dro de dy seôl ha de ilis; mæs ahoel un draik benac a vad-é ba credein a ramb é yehemb perpet guel-ar-huel.

Laqueit hun nés é langage er hornad doar-men en tair peden guèllan ag er religion catholik, er *Bater noster*, en *Ave Maria* hag er *Credo*. Un dra caër

ha bonrrabl-é cleuet hun tud gouibue, dastumet én ou ilisik distér, é laret er pedenneu-zé a galon ha gnet fé. Commance a rant ébné hanâouet er güirenéeu requis : eid ou laqnat èn on sperêd, ni haa nès hum cherviget a dablenneu é péré é ma libuet er mystérieu ag er religion, ha lod a vnhé hur Salvér Jesus-Chrouist hag a hani er Sænt. Er guis-ce en dès cherviget bras d'emb; hag ol er vissionnerion, péré a yei èl-omb de bredêg en aviél d'en dud gouibue ponnér a speréd, a hrei mad gobér èl-cé : henneh-e en tu æssan ha fonuaplan eit disqueiu er güirionéeu ag er fé d'er bobleu nehué.

Incp lèh marcé n'en dès mnyoh a zobér ag er moyaud-cé aveid é Palmas. Diæz-vebé cavonet tud calettoh a bèn ha dihonyéccoh aveid er ré a Libéri: n'ou dès sperêd aveid tra erbet, nag aveid ou religion, nag aveid er bihuein. N'ou dés aveit logeris meit cobannieu doar, ledan doh en gueas ha moén doh er-blué; ar el lein é hès un toul a buar horn eit cheminal; n'ou dès eit gusquemant meit un tam peillot guet péhani en hum hronnant dré en hantér eid hum guh. Trohëc bras hum lausquant, ha neoah en doar a labourant a zoug bléadeu mad; güerhein a rant peb plai yoheu riz hag èd aral d'er varbadision a za d'ou havouet ag er Stadeu-Amied hag ag en Enrop. Open quemeut-cé é huerhant hoah hilleih a dreu aral a bère e sàuant argand mad, èl mé ma peudr-eur, isquern ivoir, ivl palm, coèd ag ou bro, hanhuet *camwood*, etc. Ha n'en dé quet er péh a zispignant eid hum vâguein a barra doh-t-hai a zastum treu ; nn uebedik henac ag en èd a æstant, pisquéd, fréh deit ou nnan hemb labour erbet, airou memb ha tosségued, chetu casi ol ou bibuauce.

N'en dint quet abilloh é fæd ag ou religion aveit

n'en dint é fæd a dreu aral. Credein a rant é Doué; mæs, èl m'er sellant èl un tad mad ha lan a zoustér, n'en dougeant quet tam erbet, na ne hrant inour arbet dehou. N'en de quet er memb tra é fæd ag en dauléd; on sellet a rant èl mistr calet ha diæz de goutantein; rac-cé é larant pedenneu én on inour, é tongant respet dehai, acel-fin distannein ou hounar.

Er guis de vêlestrein er ranteleah a zon amen él en treu aral, n'en dès quet calz a bèn debon. Boutzon ur roué, gûir-é, ha deli-é debon bout é pèn ol er bobl; mæs n'en dé quet ean a zou mæstr é gûirionè. Hum gavouet a ra é peb cornad mar-a-zén sonnob a ben aveid er réral; er ré-zé-é er gûir vistr; ol en affærien hum broa revé ma larant.

El-cé é ma Palmas. Ér hap Mont é bès pedost quement a gatholiquèd èl é Palmas; hag én gorto-omb e von muyoh quênt pêl. En eutru Theodor Canot, pébani e bieu er hap-cé hag ol en doar tro-ha-tro, en dès laret mad d'eign ne glasq en dnd dû a zou idan d'hon, é peb léh dré é zoar, meit donnet de vont crechénion catholik. Ean a zalh ar er vissionnerion de monnet devat-hon, ha deja eu en dès grateit, ag é bèn é hunan, seuel un ty aveit-hai.

Hemb conz ag er pêh e mès clevet gnet en dén mad-cé, gout a ran é bès é cornad Wi paud-mad a dnd dû hag a houlen hout badéet: gout a rant er mystérien ag hur religion santel, ha, tra souéhus! quer staguet-ind a vremen dob er buirioné, ma ne vennant andur én ou mesq béleau en huguenauded na memb ou cheleuet; banni a nehai u'en dès hoab guellet predêg dehai.

É Elmina, ar vord er mor, ér breisté de Balmas, é bès un ilis catholik cherviget dré ur missionnér; é paud-mad a léhieu, a hènd-aral, é cavér hoab ilisieu

sàuet guéharal én inour d'ar güir Doué dré dud a Spagn hag ag er Portugal; mæs, manq a vélean, er ré bun zastumé én-hai diaguenit én pedein Doué, en dès troeit caiu d'er guir lezen eit béli arré ou hustumeu fal, ou dalledigueah, hag en ilisien-zé a zou bremen haval doh un deserb, hemb Doue hag hemb crechenion. En gorto-omb neoah a hnélet ou digueor hoah un dé, ha marcé quênt pél. Er pêh a mès clenet guet mar-a-unan ag er penneu quetan ag er vro e ra d'ein de gredein e splannou hoah guet gloër er religion a grechéneah ér hub-biaul ag en Afrik. Mæs hilleih a boén bur bou quênt donnet de bèn ag el labour-zé. Er vro n'en dé quet yab, er vissionnerion a vé clan én-bi lies; ne houyamb quet conz é kis en dud-men, ha bont-zou én ou mesq hilleih a hoal-deicheu calet bras de zihouriennein; quement-cé ol a barrei doh-emb a streanein quer fonnabl er fé dré-men; mæs ebue hun tud gouibue en des imurien mad ha douce; ur fiance vras ou dès en amb, ha chetui perac é omb én gorto a zonnet assoh de bèn a nebai. Quer bras-é ou istim aveid omb, m'en dès vennet mab er roue ean-memb bout hur mæstr eit hun disquein de gonz ét d'hai ha larét, ar hul lerb, hur predégueu d'er bobl.

N'bun ancoêhet quet en hou pedenneu, Tuchentil, na mé na me hansortéd ag er mission-men: hon pel ebué chonge ag er gueih devéd fariet e glasquamb er huh-hiaul ag en Afrik; ni a fal d'emb gobér a nebai, quênt pél, hur bugale bag hou predér ér fé.

Me zou, guet er brassan respet, Tuchentil, hou cuir servitour.

Edouard BARRON, *Vequêl apostolik.*

. Él ma achihnen me liér é hes arrihue guet-n-eiu doaireyeu fresquoh ag en Afrik. En eutru Kelly en dès ind dégasset d'eiu, eu ul liér scrihuet er buemved dé a vis æst 1842.

Chetu er péh a lar d'ein :

« Cornad Palmas a zou éu ur stad trist ba diæz de larét : peb-unan a zou é risel a gol e vnhé hag é vadeu. Chetu penaus é ma sàuet er gohad : hélean en huguenaudèd hum laquas de vout marhadision, ha deit-oent de bèn a vout er vistr én ol marhaden tro-hatro d'er mor. Quement-cé a hré guen doh er varhadision ag en Amerik, hag a zelié laquat caz ha brézel de seuel. Marhadourean en huguenaudèd a oc bet lairet. Er hetan tra ou doé d'hobér a oé monnet de gavouet er goarnour ag er vro eit gobér clèm ha goulen bout digollet; mæs é lèh gobér el-cé, er hetan ag er vélean huguenaudèd a zou bet guel guelhou monnet d'hum glèm doh ur babitæn ag ul læstr a Amerik. Hennen e bras quemér deu zeu ag er vro hag ou hassas ar é læstr. Quenteb er roué hag é sujité a rid de guemér on armage; on chonge a oé laquat en tan é marhadourean en huguenaudèd. Epad ol en trous cé a vrézel, ni hun nès berpet caudalhet de huélet bun tud clan ha d'hohér catechim, hemb n'eu des clasquet hanni hum guemér doh-emb é mod erhet. Guélet a remb, é peh lèh, eu dud dù é lucmmein ou boutelleu hag en armage, hag eu tambourin a zalhé de sonu d'er brézel. Goal-gouzet zou bet a hau-amb d'eu dud dù, ha clasquet-zou bet on seuel inep d'emb; mæs er goalgonzerion en dès collet ou amzér, bag er boéu a zou couéhetar nehai iud-memb : er roué a ziscoa d'emb berpel ur garaulé brassoh pé bras. »



# MISSION A GAP BONNE-ESPÉRANCE.

*Lod ag ul liér scrihuet dré en Eutru Escob* GRIFFITHZ, *vequêl apostolik ër Hap, d'en Duchentil a zou é pen Brediah er Fé.*

Ag er Hap, en drihuêh imbrill 1841.

TUCHENTIL,

Mal-é d'ein gobér er pêb e mès grateit, cass d'oh un doairé benac a vission er Hap. Ne mès chet amzér erhoalh eit scrihue d'ob ol er pêh em behé de larét; me gassou d'oh neoah ur guirik benac, ahoel eit discoein d'er vredér ha hoëresêd a vrediab er Fé er hrat vad a houyan dehai.

Ne gredan quet é hès bet missionnér erbet ér hornad doar-men quênt er blai 1802 pé 1803. Beta nezé é oé guêh-t'er-buêh idan bili en Hollandision hag er Sauzonêd, péré, él ma oent easi ol huguenandèd, ne gârent quet er religion a Grechéneab, ha n'andurent quet hé bêlean. A dal er blai 1803 beta 1806, é ma bet idan berb er republik Batav, hag épad en termeinzé é bès bet tri bélég a Holland ér vro, revé ma mès cleuet; mæs ne gavér merche erbet nag a nehai, nag ag er pêh ou devehé groeit é mesq er bobl.

Er Sauzonêd a zas a bahuêh de vout mistr ér Hap ér blai 1806 : quentéh e oé bet forbannet ag inou en tri missionnér, hag é oé bet ret dehai distroein d'ou

bro. A dal inou betag er blai 1820, de larèt-é, épad puarzèc vlai amzér, n'en dès bet na bélèg nag ilis aveit er gueih crechénion a vamen. Neoah paud mad a oé a nehai : open er ré ag er vro', en bum gavé amen ur vanden sondardèd ; lod a nehai a oé a France, lod a Velgik, lod ag en Allemagn. Chomet-oent drê-men goudé ma oé achihue ou amzér a chervige, ha casi ol e oent catholiqued. Istroh cit-hai, bout-oé chuê hilleih a famcilleu catholik ag en Irlandr ; ol er bohl tud-ce a chomas pêl-amzér hemb guélet bélèg erbet, hemb cavonet er secourien ag hur religion santel eid ou honfortein én ou foénieu, eit discoein dehai en hent a gass d'en nean ba beniguein ou bé.

Neoah, èr blai 1820, ur menah a urh Sant Benoed, en tad Kater, a zas de chom d'er guèr-vam ag er vro. Mæs petra-oé ur bélèg hemb quin eit quement a grechenion quer pêl en cil doh éguilé ! Ne debe quet debou monnet nl leau hemb quin ér mæz a guêr. Un herrad goudé, en Eutru Escob, vequêl apostolik, carguet a vequêlage er Hap, a zas de buélet é bobl : é galon a feutas guet truhé hag anquin doh ou havouet én ur stad quen disconfort ha dilausquet a huerço ; ha nezé ean a lausquas en eutru Soully, bélèg a Irlandr, eit secour doh el labour.

En eutru Soully a labouras guet intampi hag a oi é nerh eit laquat er religion a Grechêneab de vleuein ér vro-men. Er penneu quetan a guêr a ras debou ul léh eit seuel un ilis. Quentéh ean hum laq de guestal é mesq en ol, ha tri blai arlerh é oé deit deja er vaçonnage de hlom. Achibue-oé en argand, hag en ilis ne oé qnet hoah tuennet. Ean a guemér nezé é prest guet er ré a oé a volanté vad de rein debou ; mæs quement-eé a dennas ar nebon hilleih a fal affærieu. Encberion hur religion santel hag é ré, père

a huélé guet caz hag ivi el labour é achihue, a laquas én e bent quement a drézelleu ma oé bet ret dehou diblace, ha quittat, deustou d'en anquin en doé en dud a fæçou dehou, ur vro é péhani en en devezé bet groeit quement a vad, p'eu devezé guellet chom én-hi.

É léh en eutru Soully é tas, ér hlai 1826, ur bélég a Holland, hanhuet Théodor Haggener, dén a speréd, a intampi hag a hardébtæt. Hennen a yas ér fin de gavouet er grechénion a borh Izabel, a Ghitenhage hag a Grahamstown, hag ur bélég aral, en tad Thomas Risbton, a chervigé é tretan ilis er Hap. Mæs quênt pél er ré en doé groeit qoement a boén d'en tad Soully hum laquas elué ar ou zro, ha ae oé quet mui tu de harz doh-t-hai. En neu véleg queihmen a oé het ret dehai ehué diblace. Unan a nebai, er bélég a Holland, a gûittas, ér goahan ag er saffar, eit monnet de gavouet é vro ; en aral, en tad Risthon, goudé en dout collet e yahaid é clasq dihuen doh é éneberion, a zistroas de vro Sauz, haig a varhuas guet anquin, un berrad amzér goudé, én ur bouvand ag é urh. Chetu petra a bra en dud aheurtet ag er bed, doh hum véleiu ag er péh ne sell meit er vélean bemh quin.

Goudé ma oé diblacet en neu véleg santel-men, er vro a chomas hemb bélean beta ne zigouéhas d'ur monah Spagnol, a urb Sant Dominiq, tremein dré guér er Hap, én ur monnet a Europ de Vanille. Chom a ras clau ér guér-men, ha ret-oé bet dehou dalé eit gortoz er yahaid. Quentéh él ma tas dehou gobér gûel, é oé bet pedet de chervige en ilis ha de bredég d'er grechénion. Ur blai é chomas ameu, hag é pad en amzér-zé ean en dés groeit ol er vad a hellé gobér un den ha ne houi quet el langage é mesq tud

connaret rah en eil doh éguilé. Ebué bihannat a râ dé ha dé er religion ér hornad doar-men; mæs, a drugairé Doué, hun Tad santel er Pab a banàuas er stad disconfort é péhani hum gavé er mission-men, rac n'hi doe béleg erbet, hag hi distaguas a zoh en inisen Maurice eit gobér a nehi ur vequélage apostolik. Quentéh ean a scrihuas d'en Arhescob a Zublin elasq ur béleg eid el laquat ér pèn ag er missionæ, hag un berrad goudé é arribné guet-n-ein-mé me fapérien eit monnet de vout Escob é vequélage er Hap. D'er puar-ar-n-uiguênd a vis æst é oen bet groeit Escoh, ha tri dé arlerh é oen én hent eit ridéc a guér-vras de guér-vras, dré en Irlandr eit predêg en alézon é quevér me mission nebué. Questal a ren argand hag ebué tud a volanté vad eit donnet guet-n-ein d'em secour d'er broyeu pél. Clenet é bet mem bonéh ba cavet a mès caloneu gredus. En tad Daniel Burke, dén inonrabl, a zou bet reit d'eign eit cansort hag eit gobér ém léh a pe vein é troyeu; mem brér yonanckan en dés vennet ehue donnet de vout lodéc én labour; en tad George Corcoran, manah a urb Sant Dominiq, en dès ebué hun héliet, hag hun tri é omh diblacet, ha laqueit hun nès de houil hemb quin recour meit ur fiance vras é Doué hag un nebedik argand en doé reit d'emb brediah er Fe. Chetui en Apostolèd a zou bet choéget eit reneuein er fe er Hap-bras.

Doaret bur boé én Afrik er puarzêc a imbril 1838: un dignemér yein-sclass a oé bet groeit d'emh. Neoah un nebedik tud ag er vro, pèré a laré en nu devoe carg a boarn en ilis, a zas d'bur havouet én hnl læstr, eid bur bass d'en and; mæs casi ol e tiscoent bont disconfort hag hemb calon: er haz ou doé en eil doh éguilé, on laqué de vont quer yein-

eé : sellet péguement a zrong a hra er yeinnon, memb é mesq en dud en dès religion.

Larét d'oh é péh stad en hun nès cavet en ilis ha ty ar vêlean, a vehé laquat én hon calonen en anquin e chif hun hani-ni. Yoheu pri ha drail-vein, chetu ol er péh a chom a nehai. Discarret-ind het; er hoëdage hag er vein, a guement a tallé un draik benac, a zou bet güerbet. Er glustreu sacret ag en ilis a oé étre deourn tud ag er vro; teunet hun nes ind ol, ha gondé hur bout laqueit a costé er péh a oé requissan a uehai eit chervige d'en offiçen, ni hun nès guerhet er ré-ral, ha guet en argand hun nès sàuet a nehai, ni hun nès commancet un ilis nehué. Ihuél mad-e a vromen; én gorto-omb en hur secourehet d'hi achibue dré hou ç'alézoneu carantéus.

Quént achihue me lier, é ma delé d'eign larét d'oh un dra-benac ar er péh a labour hun nes groeit a houdé ma omh amen. Distér en er havehet merhat; ueoah ui a gav guet-u-emh-ni en hun nès groeit paud mad. Pe houyehoh péh quer pél omh doh hun tud, péh quer yein ha péh quen digas ind, rac n'en dès chet bet güerço héllég erhet én on mesq, hui a gavehé, él omh, en hun nès labouret mad ha memh en en dès douguet fréh hul labour. A houdé er puarzéc a imbril 1838 betag er seih a guenvér 1841, ni hun nès groeit deu gand déc-ha-puar-uiguénd badient; e mesq er ré badéet en hum gavé tregond a ré vras; buéh ha huéh-uiguénd hun nès confirmet, ha hantér-hand æredeu hun nès groeit. Ér blaî 1838, cand-hantér-hand dén en dès tosteit d'er sacremant ag en Antær, eih-uiguénd ér blai 1839 ha deu gand é 1840. Uiguénd dén fariet a huerço en dés distroeit doh er fé a Grechéneah é corv deu vlai ha hantér, hag eih-ha-tregond huguenaud en dès hauanet, dirac en ol, é ocut

ér goal-hent ha distroeit ehué d'er guir religion. Trizèc-ha-puar-uignênd a grechénion hun nès béiet guet pedeuneu en llis.

É pad ma on bet é hobèr me zro Escob ér blai 1838, ne mès quat guellet rein mission erbet er guér a Hrahamstown. A houdé me mès reit unan é Porh-Izabel, hag er blai-men, me mès guellet rein un aral é Georgestown. Er guér dehuéhan-men a zou tri-uiguênd leàn dob-emb; bnéh pé seib dé a rinquer eit monnet dehi ar varh. Déc mil leàu a dro en dès er vro pedost; hui a huél é ma bras er parq hun nès de labourat; hon pedennen, mui aveid en huis ag hun tàl, a secourou hadein er fé én-hon.

Goulennet a mès leannési guet en Arhescoh a Zublin; mæs u'en dès chet boah davéet rescond erbet d'ein. Neoah, me helle larét d'oh a vremen é on deit de bén a ganderhel scôlage er merbêd peur, deustou m'en dé deja diblacet on mæstrésséd qnetan; deléouron a guement-men d'er secourieu cbaritabl a mès bet guet brediah er Fé.

Ha me gonzou d'ob ehué ag en delé bras a bonis boah ar-n-an? Ya, é guirione, bras-é hun delé; ha, deustou ma vent bibanneit un nebedik benac peb plai, ne vehen quet én gorto ag ou faieiu hirhuiquin, quenevé ma ta argand hou Prediah santel d'hur secour. Pligeét guet Doue rein d'ein er græce de huélet er sam delé-ce lamet a ziar me hain! Nezé me varhnou coutant.

Neoah ur hræce e mès hoah de houlen guet Doué: pligeét guet-hon laquat e caloneu Bêlean santel ba gredus er chongo hag en boant de zonnet d'er vromen! É Beaufort é hès ardro puar hand déu catholik péré ne bnélant jamæs hélég erbet; tarhein a ra me halon doh ou hleuet é houlen guet-n-ein, a balamort

de Zoné, ur missionnér henac eit parrat doh-t-han a gouehel én ihuern. Doh un tu aral, er Hafréd adal er Reuiér-Dù en dès hirreah de zonnet de vout crechenion; ne hortant meit un dèn a volante vad d'on disquein. Ur bélég a houlennan, hag a houlennan guet nehance, eit peb-unan ag er missioneumen. Ranteleah crechen ha gredus en Irlandr, hui a zégasson d'ein, me zou én gorto, en neu vélég-ce, ha Brediah er Fé, perpet prest d'hobér vad, a bourvéou dehai argand eit trézein er mor bet amen.

M'bou salnd ol gnet caranté, Bredér ha Hoëresed a Vrediah er Fé; credet e ma bras er hrat a houyan d'oh.

† P. GRIFFITHZ, *Vequël apostolik.*

---

*Liër aral a berh er memb Eutru d'er Mambreu ag er Honseil a Lyon.*

Kér er Hap, é Goul-Miquël 1842

TUCHENTIL,

A drugairé Doué ha dré en arben ag en argand a zégasset d'emh de bep cource, hur mission a gresq dé ha dé, hag hul labour a zoug fréh. Deustou n'hur hé quet ni jamæs nehuetæt curins erbet de scrihue d'oh ag er vro-men pél, ha casi ér pen pêllan ag er bed, me larou d'oh neoah hinihue guet

pligeadur è sonna berpet ranteleah en Entru Doné én hur mesq, hag è on én gorto a buélet un dé Ilis er hornad doar-men é tonnet de vont unan ag er pilérieu sonnan ér missionen pél.

Puar mission a mès groeit a boudé ma on dré-men : unan él lèb ma choman ha tri a zianvès ; de larèt-è, è peh corn péllan ag er vro. Bet on bet dob on güélet a nehué-zou, ha deustou ne mès quet cavet én-hai tren souehus na hurhudus, me halon en dès bet neoah, é peb-unan a nehai, joe ha confort. E mission Georgestown é on bet quetan, rac hi-é en dostan d'ein. Diblacet ag er Hap en ninécvèd dé a imbril, gondé em bout tremeinet trizéc dé ar vor, me zou oneit de zoarein è Mossel-Baie, porbik mor hag a zou eih leàn doh Georgestown. Me gueméras mon ur jan eit monnet bet el lèh dré en diæssan henteu a fehé bout cavet. Lan-ind a scosselleu hag a donlleu dòn è péré è vér é riscl a gonéhel liés ; trohet-ind dré vréhieu-mor é péré é hér en deur bet en hanter.

Arribne è Georgestown, me gavas er missionnér en un tyik biban lihuet è güen ; ur pèn ag en ty a oé campennet hrauoh aveid er pèn aral ; bont a oé un antær én-hon ; chervige a ré de ilis eid er grechénion.

E hnélet en ilisik-ce me balon hum gargas a joe hag a zoustér. N'en dès chet boah güerço, a laren doh-ein me unan, ne vehe quet bet cavet amen nag ilis na belég ; n'en des chet boah puar blai, ne oé quet amen un dén catholik bemh quin ; n'en dès chet boah trihuéh mis, banni n'en doé chonge a zonnet de bredèg lézen Jesus-Chronist d'er vro-men lausquet a quèrh idan bili en huguenandéd hag en dud gouihue ; ol hur poén hag hul labourieu n'en dint quet enta collet, taulet en dès Doue é vennoh ar nehai.

Mæs cresquein a ras hoah me joé a pe zas d'ein guélet é mesq hur hrechéuiou nehue tud lan ag ur fé bihne ha gredus, deustou ne hrent meit quittat er goal-bent eit distroeiu doh er huirioné. É pad ma on het ér guér-zé, me mès bet mé-memb er blijadur de vadéein ur voés youancq hag hé hroaidur, ha de rein dehai, ér memb dé, er sacremant a Gonfirmation. Confirmet em boé ehuć, ar en dro gnet-hai, deu hugueuaud deit de vont catholik, ha puar a re vras hadéet a ziaguênt. En ilis ue vehé quet bet bras erhoalh eit quemér er bobl tud a zé mab-ar-vah de sellet er péh n'ou doé quet güélet hiscoah, un Escob é rein ur Sacremant a bébani n'on doé jamæs cleuet conz. Ret-oé het enta clah ul léh aral brassob; en ty scól a guér a oé bet laqueit en dé-ce de chervige de ilis. Inou en hum zastumas ur yoh tud péré a oe sonéhet mad doh hum gavonet én ur memb ilis. Bout-oé catholikèd hag huguenandèd, tud Luther ha ré Calvin, tud bemb fé a viscoah, ha ré hag en doé-hi het, mæs en doé-bi dinahet, Irlanded, Sauzoned, Allemandèd, Hollanded, Francision hag Italiénéd, Cafrèd hag Hottentodèd, tnd güen, tud dû ha re milein; er pennen quetan a guér hou gavé ehué inou; en ur guir, lan-oé en ty, namet el lèh a oé bet goarnet eid en Escob hag ur Belèg a oé doh er chervige. Dihue hnéh en e mès predéguet debai en dé-cé é lavar sauz. En darn-muihan nebai a houyé petra a laren; mæs er ré en doé muihan dobér, er ré dû ha milein n'em bleuent quet; ne houyant meit lavar holland, ha mé n'er gonyan quet. Neoah, tinerreit-oe bet ou halonou é huélet en treu caër en hum hroé dirac ou deulegad; er Gatholikèd ag er mission a ganné er gosperen a galon ha guet grèd, èl ér gonilien brassaa

er grechénion nehué, confirmet en dé-cé, hum zalhé en ilis guet er respet caranteussan. Ol en dra-zé a laquas én ou haloneu ur garanté berhuidant eid hur religion santel, ha quênt pêl é touguas fréh. Un herradik amzér gondé, un troh a nehai a zas de vout crechênion, ha derbel a rant sonn quer-elous él er re a oe deit en ou rang. Ol é hoarnant én ou spered hag én ou halon er chonge ag en dé caër-zé, él ur chonge lan a zouster hag a gonsolation, hag a ra dehai nerh de chervigein Doué guet grèd ha caranté.

Me zou berpet guet respet,

Tuchentil,

Hou servitour carantéus.

† GRIFFITHZ, *Vequêl apostolik er Hap.*





## MISSIONEU EN ASI-VIHAN.

*Liér scrihuet dré en Eutru* Pavec (1), *Missionnér Lazarist, d'er ré a zou é pèn Brediah er Fé.*

Smyrn, 29 a véhenein 1842.

Tuchentil,

Deit-ou de bredêg en aviél d'ur vro en dés güélet er religion a grechéneah é vleuein : quêrhet a ran ar un doar gluhet güéharal dré huis en Apostolèd, ha distrampet dre hoaid er Vartyred quetan. E peb léh casi é cavan mercheu a zégass chouge d'ein e ma het er vro-men ur vro crechén hag a santeleah, ha feuteiu a ra me halon guet anquin a pe za d'em güélet é ma couéhet arre ér hayanuage. Æz-é d'ob gout péguement a hrèd e mès eid alume a nehué é caloueu en dud queih-men er fe a grechéneah a bre güéharal gloër ha lebuiné ou zadieu, hag a zou a huerço forhanuet ag ou mesq. Labourat a ran bamde a ol me nerh eit quement-cé, ha me halon ne ziscuéh quet a boulen guet Doué ma taulou é veuuoh ar hul labour. Credein a ran é veiu cheleuet, secouret él ma ou dré hou pedenneu, Tuchentil, ha dré ré er vredér ha hoëresed a Vrediah er Fé.

(1) En Eutra-men a zou guenedik a barræs Theix, é escobty Ghénèd.

Étré peb dihuë huéh, labourat eit gounit er boblmen de Zoné, men brassan pligeadur-zou ridèc ag un tu d'en aral eit güélet guet men deulegad er péh e mès cleuet pé leinet güéharal a zivont er vro-men. Un hoant hras em boé, drès peb-tra, de huélet er seih Ilis a béré é conz d'emb en apostol sant Yahan él livr hanhuet *Apocalyps*. Bet-on bet doh ou güélet, ha marcé me hrei plijadur d'oh é scrihue er péh e mès remerquet ém zro. Me chonge a oé er gohèr quentéh èl ma oèn arrihue én dro; mæs me labour a oé chomet ardran é pad ur mis ma ou bet é trucin, ha ret-oé en disarnein. Open, carguet-on a scolage er bautrèd ha merhèd; un ilis a mès de senel hag un ty eid el leannési a urh Sant-Uissant-a-Baul, hag, a drest peh-tra, ur hlinhued hir ha poénius a zou deit de barrat doh-ein a scribue d'oh é raug. Bermen, p'en d'on deit ar er mæzeu eit discuéh ha cavonet nerh ha yahaid, é queméran en amzèr de larèt d'oh lod ag er péh e mès cavet ém zro; me gonzou d'oh hemb quin ag er péh e mès güélet é inisen *Patmos*.

Diblacet a Smyrn er huarvèd dè a vis mai, guet deu zén eit derhel mad d'ein, me gueméras me hent de gavouet er guér a Ephès, doh péhani é oemh trizèc pé puarzèc leàn. Henteu diæz ha scossellus a zou drè-men; deustou d'en dra-sé, ni e gavas, ar en nozeh quentéh, ur ty-mad pé lugern, ur hoèd ag er boblisteu dibardon, me gueméras er bleinen hag a yas dré eu hent a béhani é rèr hoah hinihue eu dé *couh-hent-pras er soudardèd a Smyrn d'er guér a Ephès*. En dé quetan n'hur boé groeit meit huéh leàu dré en arhen ag er gleàu a gonèhas a tro en dé. Pèn-d'er-bèu d'hun hent, n'hun uès cavet kér

erbet; güélet hun nés hemb quin, pél-mad doh-emb, kérigueu peur é creis ur vro deserh ha distrelu, ha tri logik ar hent, é péré en hum gavé soudarded turq laqneit inou eit goarn en henteu, rac liès mad e cavér én-hai tud fal ha multrerion.

En dé arlerh, ni a drézas doareu caër ha bras, é péré é vehé, a dra sur, hlaiadeu mad pe vehent labouret; mæs ne huélér én-hai hinihue meit bandenneu louned. Cavet hun nés én-hai bèrœdeu, caunieu eit cass en deur, ha mangoërieu couéhet; quement-cé a ré d'emh credein en hum gavé inou güéharal er guér vras hanhuet *Metropolis*; hremen n'en dès mui éu hé léh meit un nebedik creuiér eit logeiu el louned. Arrihue a ramh neoah en dé-cé é Ephès; un dé hur boé daléet én-hi eit güélet hé zyér conchet ha difacet, hag eit cheleuet doh er santimanteu ha chongeu trist ha disconfort a saué ém halon é chongeal én hé splandér a huéharal. En treuoz vitin me yas de *Scala-Nova* (squél-nehué), hanhuet *Neopolis* diaguênt. Me lausquas inou me roncèd hag a gueméras ur vâg eit trézein er mor het inisen Patmos, é péhani é oé bet forbannet sant Yahan en Aviélour, a halamort de Jesus-Chrouist. Queutéh èl m'em boé laqueit me zreid ar hé doar é tas chonge d'ein ag er honzeu-meu a laré eu Apostol santel : « *Ego Joannes, frater vester et* « *particeps in tribulatione et regno et patientiâ in* « *Christo Jesu, fui in insulâ quæ vocatur Patmos,* « *propter verbum Dei et testimonium Jesu :* Mé Yahan, « pêhani a zou hou prér hag a zou het lodéc guet- « n-oh é trehilleu, é ranteleah hag é patiantæt hur « Salvér Jesus-Chrouist, me zou bet éu inisen a han- « huér Patmos, a halamort de gouzeu Doué ha rac « ma mès reit testoui de Jesna »

Er hetan tra em boé groeit a oé ridêc d'er hroh

é péhani en en doé hum dennet er Sant-men eid hum laquat én abri ; groh en Apocalyps a rér hoab a nehi hinihue en dé. Inou me halon a saillé, ha me laró doh-ein me hunan : amen-é enta en en doé hum dennet en Apostol càret guet Jesus, goudé ma oe bet forbannet a Ephès dré en tyrant Domitian ; amen en en doé é væstr, hur Salvér adorabl, hum ziscoeit dehou én un hunné guet gloër, splandèr ha hrastèd, hag en en doé larèt dehou treu caër ha souëhus, ha reit dehou de hanaouet er hlèmmen caranteüs a zelié gobér d'er seih Ilis aid on diffari hag on dégass d'er gùir hènt, rac goannat a ré er fé én ou mesq ; amon en en doé reit dehou de hont er pèb a zelie arrihue én amzér de zonnet bet en achimant ag er bed. Él léh santel-meu en en dès en Apostol intampius candalhet de bredèg conzeu Doué, dré é scritur, ha de rein testoni de Jesus, deustou d'er souffranceu câlet en dès bet d'audur é Rom uu herradik quént, a pe oé bet taulet én ivl berhnidant ; él lèh-men en doé grateit en eurustet de virhniquin d'er rè en devezé dalhet mad da virèt er pèb a bredégué a berh é væstr ! A vamen en en dès goulennet peah ha græce Doné eid er seih Ilis ag en Asi-vihan hag aveid ol er rè a zelié, én amzér de zonnet, hum unanuein guet-hai é peb lèh ag er bed eit gobér ur memb corv é Jesus-Chronist, én ul larét dehal er honzeu-men : « Peah ha græce Doué aveid oh a berh en hani a « zou, a oé hag a zeli dounet hoah ; a berh er seih « Sperèd a zon dalhabl dirac é face, hag a berh Jesus- « Chronist er huirioné memb, er hetan deit a varhue « de vihue, ha roué er rouanné ag an doar ; a berh « Jesus-Chronist, péhani en dès hur hàret ha golhet « hur péhedeu én é hoaid. » Ag er hroh beniguet-men en eu dès laret d'on el é tel Salvér er bed ar

ur gogussen, goleit a hloër hag a splandér, eit jugein ol en dud : « Peh lagad er gùélou, em'ean, er re « memh en dès-ean toullet; hag ol er pobleu ag en « doar, péré en dés-ean dishanàuet, a scoei ar ou « halon a p'er gùéleint. »

Ér pèn pèllan ag er hroh-cé é hès sàuet un antær ar lein pèhani é hès laqueit selh hantulér. Ihuelloh aveit-hai é huélér un dahlen hag a rehé bràn inou pe vehé groeit mad. Én dablen-cé é ma merchet er péh en doé guélet sant Yahan én é huné, de larèt-é, hur Salver gusqnet guet ur sai hir, sterdet izelloh eid er galon guet ur groniz eur; é bèn hag é vleàn a zou gùen-cann; é dreid en dés lihue arèm; ag é vég é ta ur hlean a drouh ag en neu du; é zorn déheu, ar hèhani é hès merchet seih stiren, a zou laqueit doucik ar sant Yahan a zou discarret doh é dreid. — Me halon a dnemmé é huélet ol en treu-zé, ha m'em bezé carzet ehné hum durel doh treid me Salvér eid en adorein guet é Abostol càret, ha goulen guet-hou ur hræce benac eit me mission, eit me fohl queih; m'em bezé carzet a ol me halon, guellet laret inou un overen eit quement-cé; mæs deu vélég fariet ér fé, hag un dousseiuiad hngalé a oé guet-n-emh, a zalhé berpet ou deulegad ar-n-an, hag a ras d'ein mounet ér mæz hemh em hout gnellet discoein inou ur merche hemb quin a zevotion.

Deustou ma oen ouelt de Batmos a zifeah-caër, eit gùèlet groh sant Yahan, quêut diblace ag en inisen-cé, m'em boé neoah taulet ma spi ar hilleih a dreu aral, disterroh, gùir-é, mæs a béré é conzein d'oh neoah quênt achihue. Patmos, hanhuet hinihue *Patino*, a zou ul léh dangerus bras eld el læstri a ya d'inou, deustou ma hès puemh porh mor én-hi. Ur vro dizolo-é, hemb coéd hag hemb druonné erbet; daibret-é d'er

séhour. Ur grecq, a berh er sultan turq, a zou goarnour én-hi. Open tri hand chapél a gavér én inisen-cé, ha ne mès quet cavet én-hi un dén catholik hemb quin. Kér a zou sàuet ar lein ur roh ihuél bras, hag él léh iheullan ag er roh-cé en hum gav ur houvand hanhuet couvand Sant-Yahan. Er houvand-cé, ibnelloh calz aveid en ol tyér aral, a zou haval doh ur bastel goarnisset a dourellen laqueit inou espres eit goarantein Kér. Monnet a rèr én-hou dré un dreguei a hantérhand pasen, hemb conz ag en tén-manné a zou adal er porh-mor bet er gnetan pazen. Er houvand-cé a chervige hinihue de venéh grecq; hont-zou ur pnemzèc benac abarh. N'en dint quet catholik nehai; ne hanàmant quet hun Tad santel er Pab eit bont mæstr a ol er grechéneah, ha ne vennant quet pléguein debou. Hoah ur huéh, péh tarh-calon eid ur bèlèg catholik, guélet el lèhieu santellan, el lèhieu é pèrè é vleué guéharal religion Jesus-Chronist guet qnement a splandér, couéhet idan hili'tud fariet ér fé, tud casi hemb lèzen! Nag a labour aveid ur missionnér! Pedet Jesus-Chroniat, Tuchentil, pedet ehué, bredér ha hoëresèd a Vrediah er Fé, eit ma pligeou guet-hon rein d'emb er græce de zigucor deulegad er bohl-men d'er hnirioné.

PAVEC, *Missionnér apostolik.*



# DOAIRÉYEU.

*Librance er puemb missionnèr a France a oé dalhet ér prisonieu a Cochinchinn.*

El liér a gonz ag en doairé bourrahl-men a zon bet scrihuet en nàu a imbril 1843, drè ur missionnèr a Syncapour, d'en eutru *Jurin*, péhani a zon é pèn er seminèr a vissioneu er broyeu pèl.

« Hastein a ran cass d'oh en doairé eurus a librance hur puemb brér é Jesus-Chrouist, a zalhé er rouc a Cochinchinn ér prison.

« Seitèc dé zou hremen a pe oent hoah idan er rangenneu, hag hinihue é mant guet-n-ein é Syncapour. En duchentil Charrier, Galy ha Berneux a zon forh-yah er bouis ag on rangenneu ponnér, ou foénien hir ha ealet ne ziscoant quet on devout groeit dehai col rai ou nerh. En eutru Miche, denstou n'en dé quet clan, a zou goannoh hilleih. En eutru Duclos-é en haai a nehai a zon en truhéccan. Er hrér mad-men é Jesus-Chrouist, goannoh a galon aveit n'en dé é gansorted a zou het tinerroh eid er réral doh er poénien ag er prison. Er sonrci a guemérér a nehou, hag er vromen ag en tu-ral, péhani a zou quer mad de zégass er yahaid, el laqnei qnént pél, me zou én gorto, de vout qner yah avel hiseoah. Me mès groeit ol er pèh a hellen eit rein d'er gueih amièd-men, ahen, ol er pèh a hellent on devout dohér. Allas! n'ou devoé cast nitra; é oent éu un diovérdæt bras a bep-tra. En

Duchentil-men a scrihuou d'oh imbèr ; ind a zevisou d'oh treu caër ha burhudus a zivout ou foénieu hir én on frison hag a zivout ou lihrance, a hébani n'en dint quet bet quer coutant él ma vehé guellet credein. Deustou d'er grat vad a houyant d'er ré en des groeit couëh ou rangenneu, ind ou dès quæ d'er gurunen a vartyr e baval guet-hai a gollant. Me gompren ou anquin ; mæs ol en hum rejoeissamh neoah ag ou lihrance. Ne yein quet pélloh, é ha el læstr de zihlace. M'hum goutantou enta a larèt d'oh penans er mæstr a vorh el læstr a France hanhuet *en Heroïne*, goudé en devout het gouniet ar er roué a Gochinchinn d'en devout lihrance ger vissionnerion-men a France, en dès het er vadeleah de monnet ean-memb ar ou arhen, guet ol é officerion, campennet bràu. Ean ou diguemeras a vréhad, ou sterdas doh é galon guet er mercheu caërran a garanté a hellehé un tad discoein d'é vugalé hag on dégaasas é triomfl nezé de vorh e læstr, péhani ne hra nameit arrihue amen. »

En eutru Duclos, nnan ag er pnemb missionnèr laqueit é liberté, a scrihue a Binang, en drivèd dé a vis mai 1843, er guirieu-men : « Er mæstr a vorh el læstr-men a zeli en devout het hum garguet ag hur hass de France.... Mæs, rac ma on rai hoann ha dré m'en dé bet ar un doar n'apparchant quet de Gochinchinn, é omh bet qneméret ha groeit prisonerion ; ean en dès cousantet m'en devezé bet chomet amen en eutru Miche ha mé, heta gout penaus é vou groeit doh-emh goudé.... É on é séll ag em bont-mé, a herh me supèriored, ou housantemant de zistroein imbèr d'em heih mission. »

⁂

*Doairéyeu deit fresq-bihue.*

En huéh ar-n-uiguénd a vis mai arlanné, en eutru Lihois, proculour a vissioneu er hroyen pèl é Macao, a scrihué d'en eutru Escob a Drusipar en doaire-men : « Gonyet e mès, déh dehuéhan, un doairé forh an- « quinus, hag hastein a ran el larèt d'oh. En eutru « Escob Castro, mèlestrour apostolik a Béking, a « verche d'ein, a ziar er péh en dès gouyet é mis « guenvér 1843, penaus en entru Escob Imbert, en « duchentil Chastan ha Manbant, a zon bet dibennet « é mis guenholo 1839; déc-ha-tri-niguénd crechén « a zou bet ehné dibennet, ha cand puar-niguénd « aral tâguet. Ne larér qnet nitra quin ! Qneih mis- « sion a Goré ! anqninasset un dra ! Revon groeit « neoah volanté santel en Eutru Doué ! É Chinn, er « religion a zou é peah. »



LIVRE

# BREDIAH ER FÉ,

EIT CHERVIGE

## D'ER VRETONÈD

A ESCOBTY GUÉNÉD



EIL BLAIAD. — EIL LODEN.



— 1844. —



É GUÉNÉD,
É ty Yehan-Mari Galles, Imprimour-Livrour,
é ru er Préfectur.

## APPROBATION.

Nous soussigné, Vicaire-général de Monseigneur l'Évêque de Vannes, avons lu la présente traduction en langue bretonne des *Annales de la Propagation de la Foi;* nous n'y avons rien trouvé qui ne soit conforme à la foi, et nous croyons que l'impression en sera très-utile aux personnes dont le breton est la langue habituelle.

Vannes, le 10 Septembre 1844.

B VIDELO, *Vic.-gén.*

# BREIH-IZÉL

# ESCOBTY GUÉNÈD.

## EN EUTRU NOURY.

### NAUVÈD CHAPISTR.

*Reges eos in virgâ ferreâ et tanquàm vas figuli confringes eos.*

Hui en hessou guet ur haialen hoarn, ha hui eu mâlou èl ur pod pri.

A p'en dé en doar rai gablus, é ma ret ma vou castiet. A p'en dé calon mab-dén yein doh Doué ha nannèc eit madeu'er bed ; a pe ne sàn quet mui é zeulegad eit sellèt en nean, mæs m'en dé é ol chonjeu, é ol hoant guet en argand hag er plijadurieu, mab-deu e zeli nezé creinein ; dorn en Eutru Doué ne zaleou quet a scoein un taul eahus eid en dihousquein, eid en diamoédein, eit gober dehou schuel é vouch aveit goulen truhé guet-hou, pe ne houi quet mui hi schuel eid en trugairéquat ag é vadeleah en e guevér.

Ranteleah France a zelié creinein, rac bro erbet

n'en doé receuet guet Doué mui a vadeu, ha bro erbet ebué n'en doé groeit, èl France, goal-imple ag é vadeu. Laret-oé bet ag hur bro é oé er vro caërran arlerh er Baraouis, é oé lagad er bed, gloër hag inour en doar. Eurus, e laré en dud ag er broïeu aral, eurus er ré a vihue én ur vro quer caër!

Eurus, é gùirioné, p'en devehé er Francision miret lezen en Eutru Doué! Mæs hellein e rér laret penaus, quênt er révolution, en en devoe hilleih a dud, è peb stad, lausquet en hent mad eit quemér en hent fal.

En duchentil ne oent quet mui, èl ou zadeu, bugalé leal ha sentus d'en Ilis; ne oent quet mui bugalé er ré a yé de scuillein ou goaid èn doar santel eit gloër hur Salvér Jesus-Chrouist. Deit-oent de vout scolarion Voltair ha Rousseu; méh no devoé ag en banhue a grechén. Tud fol, ind a laboure, par ma hellent, eit dispennein en ty a zehe coueh ar nehai.

Er bobl, èl ma larér, ne venné quet mui sentein. Pêl erhoalh, rai bêl memb é cavé en en devoe plégnet è bèn; bermen e fallé debou ehue sehuel é voéh. Goulennein a ré m'en devehé peb-unan paiet reve e zannè, ha m'en devehé er ré e oé tud eit quement-ce, guellet hum sebnel é en inourien èl en duchentil. E boulen quement-cé, ne oe quet er gueu guet er bobl; mæs en dud fal, en doctored péré el lorbé, a glasqué open laquat é calon er bobl caz inep d'en noblanç ha d'en dud a ilis, hag ind e zas de ben a guement-cé.

Stanq-oé enta er béherion ér ranteleah a France, hag ol en dud speredet a bucle reih mad e oé en Eutru Doué idan scoein er ranteleah.

En eutru Noury e oé ag en dud-cé : tri blai quênt

eit ma hum zastumæs er stadeu é Versailles, eau a gonzé guet é amied, ha mar-a-huéh memb, ér gadoër bredèc, ag er voceu e yé de gouéh ar hur bro maleurus.

Mæs, a pe huelas péh tro e guemèré en treu er blai 1789, eau a laras é raug quasi ol er péh a zigouëhas goudé. É harræsiénèd a laré a vesul m'a arrihue er maleurieu : n'en d'omb quet souëhet a guement-cè, en eutru Persou en dés el laret d'emb a huerço.

Chetu ameu er péh a laré uehou, guir ha guir pedost, ag er blai 1789 : « N'en d'omh quet ér pen « debuehan ag hun drougueu. Dounet a rei en ihuern « ar en doar ; Doué a lausquou en diaulèd d'hober « drong un herradik. Er fal dud a larou : victoëret hun « nes, hag ó gurione victoërein a reint un nebedik « amzér, hag é pad ma veint er vistr, ind a lahou « ol er rè ne vou quet ag er memb chonje guet-hai. « Nezé é vou er glean ar ben en dud vad, er guir « grechéniou ; neze é vou ret hum guheiu eit pedeiu « Doue hag eit monnet de govessat ; nezé é vou discaret en ilsieu, er hroezieu, ha groeit a dy en Eutru « Doue marchaussi el louned. Mæs hou péet chouje « ag er peh a laran d'oh : er fal dud hum lahou « etré-z-hai, hag ou amzer ne vou quet padus. »

Ean a hroas cannenneu eit pèllat é bobl doh er fal dnd hag er goal lézen, ha peb-unan ér barræs ou hanné en tyér hag ér parqueu. Unan ar er stadeu e gommancé dré er guirieu-men :

Cheleuet, mem bredér, conzeu ur gùir Breton.

Un al ar er broézieu a zou hoah cannet é Bignein, deustou n'en dé quet groeit guet guirieu caër. Chetu ameu ur poz ag er gaueeu-ze :

Mé hou salud, croéz beniguet,
Deustou ma oh bet tanlet :
Rac Jesus zou marhuet én-oh,
Aveid hur salvedigueah bloh.

Pe zas en eutru Noury én dro ag er Portugal, ean a houlennas guet é barræsienèd hag ind ou doé dalhet mad de larét cannen er groéz ; ind a rescondas ol d'ur voéh : ya, eutru, ya, ha biscoah n'hun nès manquet ag hi laret.

É mis Gouil-miquèl 1792, é oè mal hras d'er véleaa têh é raug eneherion er fé. Mæs en eutru Noury ue hellé quet quemér ar nehon d'hum zispartiein doh é bobl. Ret-oè neoah; ne oé quet mui calz a du de chom er ranteleah. Deja nl lod caër a vêlean ag en escohty en devoé hum dennet é Spagn ; deja é vezé laqueit dorn ar er véleau no vennent quet tonyeia hag e vezent casaet d'er marhue ; deja un troh escobèd ha hêlean, dastumet é Paris, a oé bet martiriset dré ur vanden tud milliguet ; deja er roué gûellan a zou bet biscoah a oé bet laqueit ér prizon (puar mis gondé é telié bout dibennet), hag en eutru Noury ne venné tam lemel ag é harræs.

Noah é amièd, deit a vostad d'er guèlet, a zalhas qnement ar nehou m'er stleigezant guet-hai pèl doh Bignein. Tual a Guerignan ha tud vad aral ag er barræs a yas d'en ambrug bet Locmariaquer.

Quênt larèt quenavou dehai, ean a guemenas dehai a nehné derhel sônn doh ou lézen, têh é rang er véleau touyerion, ha dessàuein ou bugalé é caranle Doué. Liès agnênt ean en devoé laret dehai, ha neze ean a laras hoah : « hag é tehen (Doué em miret a « guement-eè, quêntoh er marhne), hag é tehen-me « de vont goann erhoalh eit touyein guet eun a vont « lahet, ne cheleuet quet doh-ein ; laret d'ein :

« Qnerhet pél doh-emb, dén milliguet, ne vennamb « quet hou ebeleu. »

Ean a voquas dehai ur hnéh, dibue huéh, a ouilas ar scoai peh-unan, hag ér fin a yas guet deu ag e guréèd ha béleau aral én ur hachemaré, pêhani a sâuas de houil hag a guemeras en hent a Vilbao, e péh léh é toarcaant en drihuéhvéd dé a Houil-Miquél.

Dom Jeffredeu ha dom Ravenen, curéèd a Vignein, en eutru Gac, person a Vouriée, hag en eutru Danièleu, person a Sant-Yehan, a oé é compagnoneah en eutru Noury. En eutru Largouet, canderhne en eutru Noury ha curé a Vignein, a chomas euhet ér barras.

Parræsiénéd a Vignein, mèn é ma hou pugul, hou tad? allas!

Pél-ù a gorf doh-oh! mæs é intantion
A zou perpet guet-n-oh querclous el é galon.

## DECVÈD CHAPISTR.

*Hospitalitatem sectantes.*

Reit d'hou peder un diguemer caranteus.

Er Spagnolèd a bras un diguemér caranteus d'er Vèlean a France. Ind ou dès bet trubé doh-emb en hun tristediguean; deit-é ehué er goal amzer aveit-hai. En ou bro, èl é peb léh, éneberion er fé en dès lairet madeu en Ilis, ha forbannet, hemb lezel guetbai un tam bara, er gueih bèlean ha menéh. Red-e banaouet neoah penaus er fal dud é Spagn n'en dint quet bet quer fal él ou bredér a France. Er ré ag

hur bro-ni, eit parrat doh er vêlean a grial guet en nan, ou hassé *d'er guillotine*; er ré a Spagn n'ou dès labet nameit un dister nombr; n'ou dès lamet guet er vêlean nameit ou bara hag er blijadur a vout en ou hro. Truhéussoh ind het eid en tigrèd a zou bet é France. En hani a scrihue er gnirieu-men en dès guélet, é Rom, er brassan diovér, queih meneb a Spagn cromet guet en ouaid. Bout-zou ehnê én hur bro Spagnolèd ébommèc : paiamb én ou hevér deh hur bugulion.

Étre er rè a bras vad d'er Vêlean a France, é ma ret laquat èl léh quetan en escob a Orense. Cavet e mès é paperieu en eutru Noury ul lizer a scribuas eu Escob caranteus-ce d'en eutru a Villeneuve, doyen a ilis-vam Anger. Deuston m'en dé un tamik hir el lizer-zé, m'hi laquou a hèh amen, bag banni a me leinerion n'hum glemmou a gnement-cé.

*Lizer en Escob a Orense d'en eutru Villeneuve.*

« De César-Scipion a Villeneuve, bélég inonrabl ha soudard sônn ha nerhus Jesus-Chroust, Piar, escob a Oreuse, salud é Jesus hur Salvér.

« N'en dès crechén erhet én Europ, na dén é ol er bed, n'en dès cleuet conz ag er poénieu, ag en trebilleu, ag er hrezel en dès anduret, het er marbue memb, en escobèd, hélean hag en dud a hendaral ag en Ilis, ér ranteleah a France. Rac, mar lamet ún nombrik distér péré en dès pleguet dré er garanté doh er vuhé, drè en hoant a vadeu pe a inourieu er bed, dré er sont ag er marhue, hag a zou het goann erhoalh eit touyein inep d'er gúir lézen, ol er réral en dès hum zihuennet el sondardèd léal ba nerhus de Jesus-Chrouist hur mæstr ha Salvér.

« Ni a sell enta guet respet hag a vêlehe, el men

dé deliet dehai, p'bur behé en amzér, un nivér quer bras a vêlean leal, a govézerion inonrabl er fé, péré en dès, én termén maleurus-men, discoeit d'er bed, quement a amzér goudé ér pên quetan ag er grecbéneah, er memb nerb, er memb intampi gredus eid er fé él er guetan crechénion.

Beah mêlet enta, hni ol covézerion léal de Jesus-Chrouist, péré en dès hum ziscoeit guet quement a inonr ér brézel a rer d'oh én arben ag er fé, hag a zeli bout sellet guet ansuéh, dré er bed, dré en æléd, ha dré ol en dud, rac m'en dès reit d'oh Jesus-Chrouist en donæzon prisus, non-pas hemb qnin de gredein én-bou, mæs memb de vout poéniet eid é hanhue beniguet.

Ni a receuou guet el lebniné vrassan, non-pas hemb quin en denzée bélég e hoès er chonje de zavaieiu d'emb, mæs memb en eil dén a béré é conzet, hag ol er re a garebet a hend-aral, ne vern péguement e veint, bag a rei aveit-hai, guet caranté, ol er péh a hellehemb. Ma ne hellamb en dout en inonr de vout poéniet avel oh, dré ma vihuamb ér peah brassan idan ur roue catholik ha lan a garante Doué, ni hur bou ahoel, dré guement-cé, er bonbeur de vout lodéc én hou trebilleu hag én hou mélit. Rac ne hellamb quet hum virét a hanàuet penaus en bani a receu ur profæt én hanhue a brofæt, en dou er recompance a brofæt, hag en bani a receu un dén just én hanhue a zén just, en dou er recompance a zén just. Perae ne larehen chué me-memb penaus en hani hou recen bui él covezerion Jesus-Chrouist, a recen Jesus-Chrouist memb.

« Deit amen enta, é quer bras vostad él ma carebet, ha deit hemb dalé : me alleijou d'oh rah non-pas hemb quin el logeriss, mæs memb en argand hag ol

er péh hou pou dohér a hénd-aral. Rac douguet-é me halon dré garanté Jesus, ha guet é hræce, me zei de bèn a ol er péh a vennan gobér.

« Ne bellamb qnet larét nitra qnin d'ob él liermen. Eid oh-hui, dén inourabl, ur blijadur spécial bar bou mar guellamb bou cuélet. É tretant é fal d'emb ma bouyehet reih-mad en hur havehet attau prest caër de rein d'ob peb secour, d'ob-hui ba de ol en dud a ilis aral n zou lodée én hou eloër hag en hou poenieu, hag a zou él oh forbannet hag e peb diezzemant ha trebil. Hui a hellou dizolein d'emb a galon digueor ol hou tobérieu ba ré er réral.

« Ni a zou, guet ur garanté ha tinérdæt vras, hou servitour.

† PIAR, *Escob a Orense.*

« Èr guër a Orense, en eib dé ar-n-uiguénd a Houil-Miquèl er blai 1792. »

Ne bouyan quet hag ean a vehé é histoër a beh er grecheneah ul liér caërroh eid en hani a zet a leinein. Ob! revou mélet ha beniguet eit birbuiquin hanhue sautel en Eseob caranteus a Orense!

Goudé el liér-zé, eu eutru Noury a scribué er guirieu-men a yan de scrihue ar e lerb :

« Ul lod caër a Escobéd aral en dés seribuet pe conzet ér memb kis, hag a ra assistanee d'er gueh tud a lis a France. Unan, é spécial, en escob a Gordou, a ra peb vad ha secour d'un mirer bras a nebai. Un dé ma oé goulennet guet-hou penaus é hellé logein ha mâguein quement a dud, ean a rescondas : ha p'en dé bras erhoalh me halon eid ou hemér rah, me zy a zeli hout chuë, ha n'ou devou diovér a nitra. Ol é ehonje a zou guet-hai, ha ne venn mui quin hanhue meit hanbue ami er vèleau France.

« Trihuéh léannès a Nazareth é Guénèd, deit d'er ranteleah-men él omb, én arben ag er bersécution, a zou bet digueméret guet en inour hag er respet a zou deliet de buérhiésèd quen nerhus ér fé. Carrosseu en escob hag en duchentil a zou deit d'ou hemér ag el léb ma oent doaret bet er guér a Sarragosse, é pébani é mant bermen én ur houvand. Péh ur scüir! péh ur gonfort aveid ol en dud sentus de Zoué! Mar ou inourér quement ar en doar, petra vou ér baraouis?

« Ne fal quet neoah eredein é vér ol amen é creis en danné hag en æzemant, pél doh inou; rai vraa-é en nombr, ha denstou de garanté en dud ag er vro, bout-zou ul lod caër én izeuet hag ér benranté, ré memb ne rant meid ur predik distèr bamdé, ne vibuant meid a zé de zé, hemb gout mar-a-hueh petra ou devou en trenoz. Er ré æssant memb n'en dint quet forh-erbat. Mæs eid er fé é mant é poen ha coutant-ind a galon é creis ou dobér. Ind a houér en en dès Jesus-Chrouist queméret ar en doar er beuranté eid é lod. Fiance ou dès én hani en dès sourci ag el lonnedigueu disterran, hag en eu devou chué chonje a nehai; hag én ul laquat ol ou chonje én-hou, é mant én gorto é tacorou én ur guis benac er hihuance bag er gusquemant, bag él-cé é vihuant ér peah é creis ou foénieu. N'en dint glaharet meit én arben ag er stad truhéus é péhani é ma er gueib crechénion a France. Mæs henneh a zou ur glahar hemb par hag e badou bet ne helleint bout én ou mesq ’eit rein secour dehai. »

En eutru Noury a chomas, él hilleih a vélean Francision aral, muyoh eid ur blai é Bilbao. Mæs é bér-amzér é couébezant ér vrassan peuranté; ne oé quet léh dehai chom pélloh én ur guér e péhani é

oé dastumet quement a vêlean forbannet. En eutru Noury a chonjas enta scribue én é hanhue hag é hanhue é gansortèd d'en eutru Escob a Oresne. Chetu amen en achimant ag el liér a scrihuė en eutru Noury. El liér a zou é latin; m'hi distro é hrehonèc.

« Hur peuranté a gresq a zè de zè; me amiéd en dés me harguet de sellet doh ou dohérieu, hag e pad m'en de het leh d'emb chom é Bilbao, ne mes quet bet méh é clah en alézon, peur ma on, eid er heurerion-zè, père zou peurerion Jesus-Chrouist. Mæs hremen, chetu-ni e Bermeo, e peh leh ne hanâuamb dén erhet. De mén entà é sàuehemb-ni hun deulegad nameit trema oh-hui, tad quer caranteus; lausquet-ni de larèt d'oh : chetu nr yoh ag er ré a gàret e poen hag é peuranté. Ni hon ped, dre garante Jesus-Chrouist, de durel ar-n-amb ur sel a drubè, ha de rein d'emb un tam bara. »

En eutru Escob a Orense a rescondas dehai en en devehè ou digueméret a galon vad; mæs un nehedik quént eit ne receuezant rescond eu Escob, é oent bet quemèret én ur houvand, é peh leh é chomezant un herradik.

Mæs bean é scuèher guet en dud maleurus; en eutru Noury hag é gansortèd a huélas reih-mad é oé ret dehai clah bara en ul leh aral. É men monnet? É neb tu ne venner a nehai. Er fin dehuéhan, é mant davaiet d'er Portugal. Oh! péh un hent poénius é het eid en eutru Noury hag é amiéd en hent a Vermeo de Vragance. Non-pas poenius hemb quen rac m'en de hir, mæs drès peh-tra, rac ma oent anjuliet, mèhequeit, foettet memb quasi e peh leh. Lies ne gavent na tam bara eit torreín ou naon, nag ur gule eit cousquet un ær pé dihue. Pet cùeh é ma het chairret me halon hag é ma deit en dar én

deulegad é leine el liér a scribué ag er Portugal, en eutru Noury, d'en tad goarnour a gonvand Bermeo? Chetu amen, guir ha guir pedost, er pêb a laré en eutru Noury:

« Vennet e hoès, me zad caranteus, m'em bebé davaiet d'ob doaire a me hent; sentein a ran d'oh-ob. Mæs penaus laret d'oh er poénieu quen bnerhue hun nes bet quel liès d'andur? N'hun nes cavet ar bun hent nameit poén, nameit ur bobl didruhé, ur bobl gouthue, ha bet hun nès bet d'andur ag ou ferh er pêh n'en devehé quet groeit d'emb er Manrèd bag en dud gouihue ag er vro-nehué.

« Guet poén en el laran (me larei neoah er huirioné ba n'hi larein quet a bêh, rac guet guirieu ne hellan quet hi larèt), goal-drettet omb bet é peb leh, el fal dud, él éneberion de Zoué ha d'en dud: anjuliet-omb bet, menacet, mehequeit. Quemeret zou bet inep d'emb mem, bibiér, coutelleu, ha mar-a-buéh é omb bet scoeit.

« Hantér-varhue é querhet, mar-a-hueh ne gavemb quet guet argand un ty eit discuèh, nag un tam bara eit torreid hun nan. Ar en doar hag idan en amzér é oe ret d'emb laquat hur pèn eit quemer hunal.

« Él lebieu ma oè en dud digounarettoh, goudé ur bégadik bara, ni hum daulé non-pas ar ur gule, mæs ar er vein pe ar un dornadik plous, hag é bèr e oè ret d'emb diblace eit teh é raug ur vostad bugalé, merhèd ha goassèd pére a ridé ar hul lerh guet mein ha coutelleu.

« Oh! na calettet un heut! oh pêh ur bobl didruhe! me bed Doué d'ou fardonnein! P'en devehe ahoel ou bugulion hun dihuennet inep dehai, ba sàuet én tu guet-n-emb; mæs non-pas, n'ou dès quet

sannet grik ; ne venuan larèt nitra muyoh. Creinnein a ran ne droehé de zroug d'er vèlean a Spagn ou bihau a garanté é quever er vêlean a France. Creinnein a rau ne sàuché un dé iuep d'ou bêlean memb tud dihouyéc ha didruhé, ha ne glaaquehent un dé ou laquat d'er marbue, èl m'ou dès vennet hul labein ni-memb. Mæs achihue-é hur poénieu ; arribue-omb é Bragance, é péh lèb é omb bet diguemèret guet carantè dré er habitén general, hag é spécial dré eu doyen a Vragance, péhani a guêrh ar baseu es escobèd a Zoled, a Orense hag a léhieu aral. »

El liér-meu a zou scrihuct é latin, hag a ziscoa é oé eu eutru Noury dén gouiéc ér predéc-cé.

En eutru Noury a chomas de guetau é Alvittes, escobty Bragance ér Portugal ; ne huélér quet él liéreu e més ém doru hag ean a chomas é guréèd ér memb léh. Ne houyan quet reih ehné péguehet è chomas inou. Unau ag é liéreu a ziscoa é oé é Alvittes er seihtecvèd dé a vis Gouil-Miquêl, ér blai 1794 ; hag ul liér aral a zisq d'emb é oé hoah inou eu nàuved dé a vis Æst 1795. Gout a rér ehué dré é liéreu é ma bet é Praga ; mæs pegourz é ma bet oueit d'el lèh-cé, é bapérieu n'el larant quet. Cleuet e mès laret penaus, é pad ma oe e Praga, é talhé eu eutru Noury scôl ag er sciance, hanhuet é gallèc *architecture*. A dra-sur é oé déu gouiéc erhoalh eit quement-cé. Er rôleu candalhet perhuch-mad é porh en eutru person a Vigncin, a zou test é oé taulet bras eu eutru Noury d'er sciance-zé.

Mæs un dra surroh-é penaus, a'hondé ma quittas é gucih parræsiénéd, é chonjas én-hai dé ha noz. É pad ma oé é Spagn, é bras er ganneu gaër a zavaias pêl goudé d'e barræs, hag en dès tennet quement a zareu a zeulegad non-pas hemb quin Bigneinis, mæs

memb a ré ol er Vretonnèd en dès hi leinet. Guet er gannen-zé é oé chonje en eutru Noury cassein ebué ul lièr, è güirioné, caër ha souêbus, groeit a bèh guet guirion tennet ag er scritur-santel. Ul liér aral hui laq de vout lodèc é ol chonjen er bugul mad. Chetu amen er pèn quetan ag el liér-zé.

« Chetu quènt pèl den vlai ha hantér ma on disparitiet doh-oh, mem bugalé, ha chetu gondé den vlai ne mès receuet ag hou toairé él ne hoès receuet a me ré. N'en dé qnet neoah hemb ne mès hoanteit ha clasquet é peb momant en tu a guement-cé. Bnut a zon gondé dèu vlai m'en dé scribuet en instructinn hag er gannen e gavebet guet el liér-men ; mæs n'en dès bet tu d'on hassein d'oh. Hnn anemisèd en dès steffet ol en henteu ha lamet guet-n-emb bet er gonsolation a gonz drê liér a pe ne hellamb quet mui er gobêr a vêg. »

Guêlet e rer enta penaus é ma bêr amzér gondé ma arribnas è Spagn, e bras en eutru Noury e gannen birvoudus. Ér chapistr arlerh hennen, ni a gonzon ag a huerzennen, bag ebue ag é livreu a bènd aral.

---

## UNECVÉD CHAPISTR.

*El ma oé fur bras, ean a zisquas er bobl hag a scrihuas livreu lan a reihtæt hag a huirione.* Eccles.

Bout èn ur vro diamèn, bout ér heuranté, bout anjuliet, a oé bemb arvar, un dra poénius eid en eutru Noury. Mæs ur boèn vrassob oe eit-hon bout forhet ag er gonsolation a gonz dob é vugalé, é gueih parraesiéned.

Aveid hum zigoll, èl ma hellé, ean hum laquas de scribue aveit-hai livreu ha cannennen.

En eil hag éguilé a ziscoa e oé quer spis spered en eutru Noury èl ma oé tinèr é galon. Ag en amzer-zé e ma é livr' ar en houh hag ar en nehué testamant Hennen-é marcé en hani ag é livreu en dès en eutru Noury scrihuet guet mui a boén hag a sourci. Un dra vad ha ponrfitabl eid er bobl vebé, d'em chonje-mé, ma vehé mollet el livr-men. Péh ur blijadur vehe eid er grechénion leinein en treu souéhus en dès groeit en Eutru Doué eid ou mab-dèn! pèb ur blijadur leinein er burhuden arribuet quênt ha gondé er greebéneah! Pihue enta a laquon el-livr-zé étré deourn Gnênedis?

Aveid é gannenneu, peb-unan ou gonér; peb-unan en dès-ind laret eand cùèh. Ne bellant quet bout laret rai lies, rac n'hun nès nitra é brehonèc Guênèd quer caër el d'hai. Er ré ou leine eid er guetan güeh, a chom bâmet, hag er ré en des ou leinet lies, en hav er hnéh dehuéhan bràuoh eid er hnéh quetan. Aveid on-mé, ne mès biscoah leinet é predéc erbet guerzeu caërroh eid er ré-men ar gannedigueah hur Salvér :

Pèh trous zou ar en doar, pèh ean a gleuan-me?  
Caërret ur mélodi a zou é lein en né !  
Æléd, lavaret d'emb perac-u é cannet,  
Peh nehuetæt arze a zou arrihue er hed?

Cannet ehué guet-n-emb, cannet pobl ag en doar,  
É tamb de larèt d'oh un nehuetæt hemb par  
Ur mabik heniguet, roué a Jerusalem,  
A zou gannet eid-oh ér guër a Vethléem.

Ne gleuet-hui can en Æléd? ne huélet-hui er vugulion bâmet hag é sebuel ou boeh eit gonlen en eil guet éguilé, a beban é ta nn dra quer souébus?

Ne gleuet-hui boèh dooç en Æled é rescond d'er vugolion, hag é larèt dehai è oé gannet Salvèr er bed?

Péh barz en dès groeit biscoah guerzen carantèssoh eid er re-men, a gannen en eutru Noury, ar er gommunion?

M'hou talh, ò me Jesus! birhuiquin n'hou lausquein;
Ami mad ha leal, m'hou etrou trè vibuein!
Harpet-mé, harpet-me, é hau de vagannein;
Guet joè n'hellan mui pad, n'hellan quet bout zalhein;
Hum danl, cousq, me halon, ar galon te Jesus;
Asten a ra é zorn, é vrèh caranteus.

Péb guerzour en dès tennet ag é galon conzeu tinérroh ha tuémmoh eit cannen en eutru Noury d'e bobl a Vignein. Plijadur en behé doh bi laquat amen a bèh, hemb lezel a costé ur guir hemb quin, rac ol er guirieu a zou prisussoh eid en eur. Mæs red-ô d'ein gobér ur eboége : penaus choegein étré poseu caër pe caërroh?

Cheleuet ur person a escobty Guenèd;
Pél doh er ranteleab eid er fé forbannet;
Pél-é a gorf doh-oh, mæs é intantion
A zou perpet guet-n-oh querclous èl é galon.

A boudé er momant eri ba disconfortus,
Ma on pélleit doh-oh dré ordreu maleurus;
Dirac men deulegad perpet en hou cuélan,
Hag ar hou poénieu dé ha noz é ouilan.

Ab! mem bugalé gueib, é péh stad é oh-bui!
Hui em goulen bamdé, ha n'em havet quet mui;
M'hou coulen a me zu; mæs, oh péh un druhé!
Ne hoès quet mui a dad, na me a vugalé.

Pegouree é vebemb-ni, bugulion ha devèd,
Eid hou mèleiu, men Doué, él aguènt dastumet?

Pegourcé é tei en dé de sébein hun darcu
Ha de gannein gloér d'oh én hun ilisieu?

Qué, cannen birvoudus, sustance a me halon!
Qué ha lar do me fobl ol me affliction;
Douguet-hi, Æléd mad, ha laret mad debai
É ma ha dé ha noz ol me cbonjeu guet-hai.

Truhunel, æstik-noz, guet en amzér nehué,
É yebet do gannein doh dor mem bugalé;
Ha perac ne hellan neigeal ebué gnet-n-ob,
Eit monnet drest er mor bet ou zy, avel ob?

Ah! groeit aboel ém léh, criet a bouis hou pen:
Dalhet ol doh er fé, dalhet doh hou lezen!
Ha groeit debai rescond : ni zalhou doh er fé.
Quêntoh merhuel mil guéh oid ancoéhat hun Doue.

Me laré ur hueh, dirac un dén speredet bras, ne hanauen tra erbet quer caër él er gannen-men? En dén-zé hum laquas de hoarhein ha d'hobér goab a han-an : quentéh eid rescond, me gannas dchou pén-d'er-ben guerzen en eutru Noury, ha quêut mem boe cannet én hanter, eu dar a ridé ar zivougueu en dén-zé, hag a pe achihuezan, can a laras n'en devoé biscoah 'cleuet nitra caërroh.

Él me més el larct ihuelloh, en eutru Noury a glasquas lies en tu de zigass é gannen d'e bobl a Vignein, ér fin en hi digassas d'é barræs. Dalbet mad a zou bet chonje ag en dé ma arrihuas er gannen beniguet-cé. Mar goulennet guet Bigneinis pegourcé é tas ou hannen, peb-unan a rescondou : en drizéc a vis merb 1800. Oh! peet cuéh é larezant-ind er poz-men :

Pegource é vebemb-ni, bugulion ha devéd,
Eid bou mélein, men Doué, ê aguént dastumet?
Pegource é tei en dé de sébein hun dareu,
Ha de gannein gloér d'oh én hun ilisieu?

# MISSIONEU
## A GOCHINCHINN HAG A DONG-KING.

*Lod ag ul liér en dès scrihuet en Eutru* Miche, *d'en Eutru Escob* Cuénot, *Vequêl apostolik a Gochinchinn* (1).

A brison Hué, 29 a vis mai 1842.

Eutrau Escob,

A boudé opeu tri mis ma omb rangenuet, ni hun nès clasquet en tu liès d'hum dennein a zau spi hur goarnerion, aveit scrihue ha larèt d'oh er peh e zou digouéhet guet-n-emb é mesq er gueih tud gouihuemen. Erhoalh vehe bet, é prisonieu *Phû-Yên*, guèlet guet-n-emb ur bluen hag ur folen baper, eit ma vehé bet mirét doh er grechéuion a dostat d'emb: él ne sellér quet é *Hué* quen tost-zô doh-eign, me ya de verchein d'oh a hast peb brassan ahoel ag hun trebilleu hir. En eutru Duclos e zeli conz d'oh ag er broieu hun nès trézet beta ne oemb bet queméret a taulet ér prison, ha raccé é vou berroh me labour-mé : dehuchattoh ma ne hast quet *Thieu-Tri* hun dihennein eid hur hasse d'en nean, me gouzou d'oh hoah ag hur beih mission couchet én deur, hag e laquou dirac hou teulegad ol er péh e hell dougueiu er bobl mad-men de zistroein doh er güir

(1) En eutru Miche e zou unan ag er peamb missionér e za vout tennet a brison n'en dès chet hoah güerço.

lézen. Hinibne me zevisou d'ob hun arrihuage é arbescobty *Phù-Yên*, hag en treu eahus e zou digouchet dré en arben a han-amb-ni, durant deu vis ha hantér pedost.

Gouyet e hoès quênt eit hermen, eutru Escob, é oemb arrihue er guer-men er puar ar-u-ugnénd a vis huavrér, un tamik é raug chair-noz. En ur monnet é kær, é oé bet groeit d'emb arrest ha chom dirac ur bastel a vrezel e zou inou, hag e has hur habitén ér bastel-zé eit gout guet er mandarined petra-oé d'bobér dob-emb, bag eil gobér ébué merebein de bep-unan a ban-amb hul léb ér prisonieu. É tretant, er bobl a dud hum dolpas ên dro d'emb hun deu, él pe vehé bet aveit gûélet den lon gouihue sammet a gacolieu. A pe zas en noz, é oemb bet laqueit ér bastel tihoel-zé; me beih brér e Jesus-Chroust e oe bet laqueit é quetan cambr er soudardèd guet seih aral hoah ag bun tud, ha me oé bet me casset guet quement aral a brisonerion d'ur bardi aral én tural ag er bastel. Ar en eutru Duclos hag é ré é oé franq erhoalh el léh ma oent; mæs ar-n-amb-ni e oé quer strêh ma stoqné hur hacolieu en eil doh eguilé abad en noz, er péb e viras doh-emb a gousquet lom. Ag en noz-cé é oe bet laqueit manicleu hoarn ar dreid me hansortèd; me spiour-mé, doh m'en gûélet sterdet inou én ur gouignel, ne ras quet d'eign-mé en diæzemant nebué-zé.

En trenoz vitin, quenteb él goleu-de, é oemb bet ol galbuet aveit monnet dirac er barnér pé er juge criminel, péhani, arlerh en devout hon attercet ar dreuigueu distér, e gonzas d'emb a zilezel hur fé hag a flastrein er groéz idan hun treid. Peb-unan a ban-amb e rescondas é oé guel guet-hou merhuel cand ûéh quêntoh aveit donnet de vout cahlus ag ur péhed

quer bras. Er guir *cand cüeh*-cé e yas dón én é galon, hag el larét e ras ne hooyan quet pet cüeh arlerh ean-memb. Él n'hum gavé quet er goarnour inou, ne oemb quet het attercet calz; er mandarin hur hassas a nehué peb-unan a han amh d'é brison, en ur gueménein lemel guet-n-emb hur hacolieu aveit hur sammein a rangenneu. Hur brechénion neoah, dré ne oent quet ind sellet él tud quer cablus el omb-ni, e oé bet lansquet ou hacolieu guet hai, mæs hemb quin é leh er ré groeit a goëd bambou é oé bet reit ré ponnérroh dehai, ré e oé groeit a goëd calet ha goarnisset guet hoarn.

A pe oé het deit me rangennein-mé, me scontas un tamieg benac men goarnerion. Deustou ma oent deu é clah digueor er gacol hoarn e zelient laquat ar men goug, n'ellezant quet donnet de hen, caër on devoé het gobér istroh aveid ur hueh; m'hi goulennas nezé guet-hai, hag hi digueoras quen æz m'hum laquezant guet souéh d'hum sellet étré-z-hai: quer goann-oent m'ou devoé credet é oen-mé un dén crihnebras. M'hi laquas ar men goug, ha ret-mad oé bet d'eign tostat arre er penneu a nchi d'hum gavonet, rac ind n'ellent quet er gobér. A pe oent bet deit d'er rangennigueu e zelié liamein men divar a zianneu, é oent bet hoah quer poéniet; me guemeras a nehué er maillen-zé hag ou dispartias forh æz en eil doh éguilé, er peh e achihuas ou laquat de gredein aquêrh en em boé én ur horvik distér un nerh hemb par. Cbetu ehné er péh en devoé groeit dehai sterdein quen tost mo boarnen, m'em boé poén é hobér hemb quin ur pas hemb quignein me hcib treid.

Er memh dé-cé, 25 huavrér, e oemh bet galhuet de zihue ær arlerh creisté, aveit monnet d'er gambr a lis, dirac er goarnour ag er vro, er harnér cri-

minel ha tri mandarin hihau aral. Quênt rescond de nitra ag er péh e yent de atterce guet-n-emh, ai e houlennas bout rasset d'er guer-vam. E cleuet er gnir-zé, er goarnour, ên ur hoarhein, e laras d'er barnér criminel : *ind e garehé erhoalh monnet de Hué, mæs n'en deint quet hoah en kerrad-men.*

Quentéh nezé é oemh het atterset. Péh hanhue a hoès-hui? — Mem hrer é Jesus-Chrouist o hanhuet Ong-Lô, ha me hanhue-mé zou Miche. — A béh bro oh-hui? — Ni zou a France. — Péh onaid e hoès-hui? — Ong-Lô en dès puar hlai ha tregond, ha me seih ha tregond. — Pihue en dès hou tégasset? — Hanni n'en dès groeit d'emh donnet. Él n'hum gargamb quet a affærieu er hed-men, ni e lausq ehué ol er sourci a nebai guet tud er bed, aveit hum garguein hemb quin a zisquein er religion hag en hent ag er salvedigueah d'er pobleu. — Hà hui zou deit d'un dro, pé unan goudé en aral? — Er memb læstr en dès hua dégasset hun deu, ha d'un dro hun nès doaret é Syncapour. — A béh bro oé el læstr en dès hon tegasset a Syncapour d'en Tong-King? — (me venné rescond én ur fæçon n'ou devezé quet bet gonyet nitra; mæs en eutru Duclos e laras d'eign é houyent erhoalh é oé ag er vro-cé oé er vâg, ha me laras ehué é oé.) — Er vâg-ce, hà oeit e hi het de Syncapour guet er chonge ag hou tegasse amen? — N'hua nes chet goulennet guet er mæstr ag er vâg guet peh chonge é oé deit; ni hun nès-ean cavet inon é hobér é drafic, ha ni hun nès goulennet guet-hon m'en devezé hun dégasset de Gochinchinn, doh er paiein. — Péh hanhue en dès er mæstr ag er vâg? — Ne houyamb quet. — É péh porh en dès-can doaret? — N'er gouyamb quet muyoh. Péh hanhue e hrér ag er guérik é péhani é oh deit quetan rah? — N'er gouyamb quet ehué.

D'er guir-zé en hum laquêr de grial guet counar inep d'emb : « ne vennant larèt nitra, eme er mandarinèd hag ur vanden scrivaguerion e zou én dro debai, mæs en turquéseu ou laquou erhoalh de gonze. » Me zisclærias dehai nezé é oé bet aviset erhoalh er re en devoé hun dégasset, guet eun a goll ou buhe, eit euhein dob-emb ou hanhueu ha rè el léhieu de béré en bur hassent; en ou devoé hur pedet de chom bemb ou atterce memb a zivout quement-zé, hag en hur boé béliet perbnéh-mad er guemén-zé ou doé bet groeit d'emb. — Hui e banâu en hanhueu-ze, emé er mandarined hoah, hag hur guialenneu e hrei d'oh ou larèt d'emb. — Non-pas, eme-mé dehai, n'ou hanâuamb quet; nag é tallehoh-hui er glean suset drest hur penneu, ni e larehé d'oh attàu : ne houyamb quet er péh e boulennet guet-n-emb, n'el larehemb quet d'oh.

Goudé eand cúëh é omb bet attercet a zivout hanhueu en dud ba rè el léhieu-zé. Ar en dra-zé é talhé er mandarinèd tostan-rah. Ou haz doh en hanhue a grechén, hag ou hoant bras de zanné, e hré dehai bout én gorto a hobér un ta l caër é tisolein mæstr er vâg hag ol er rè en devoé bet reit logeris d'emb, mæs manquet ou dès ar en tant-ze.

En huéh ar-n-niguénd, a seih ær de vitin, é oemb bet casset arré d'er gambr a lis, guet er greebénion aral e oé guet-n-emb. Er memb treu él en dé quênt e zou goulennet arré guet-n-emb; ni e rescond ér memb kis, er memb menaceu e zou groeit d'emb. Biseoah nitra digampennoh ne més guélet : er mandarined-men ne houyant tam hum zerhel avel tud inourabl : guéh é mant astennet ar ou zor, guéh aral en hum laqueint de gonze ol ar un dro, avel ma hra scolarion, a pe n'en dé quet ou mæstr guet-

hai. Un tor-pèn dalhabl-oe en dra-men. Mar dè, ag un tu, d'er barner bras hun attercein ar un dra, er goarnour e zifreé beau goulen ehué guet-n-emb un dra aral; ol er ré en dès un tamik carg ér palæs e ye queti-quetan ar on guir, hac hun attereé ar baud a dreu; peb-unan e venné conze, mæs hemb gortoz é dro; er soudardèd ha queib sclavèd ind-memb, ol en hum laquent ar hun tro hag é houlennènt paud a dreu guet-n-emb querclous él er vistr.

Ur voeh, güehavé sànet a vesq er bobl, hui laqué hoah é brassob poén eid er pèh e boulenné en dud a lis guet-n-emb. N'em boé quet guellet hum viret a larèt d'ur houh meuel, finnob calz aveid é væstr, péhani ne arsàué quet a houlen cand tra guet-n-em: « A p'en dous mandarin bras, quei duhont d'erhlue, emé-mé debou, en ur ziscoein dehou pasen er barner criminel, ha lar d'ha væstr dischen azé én ha léh. » Ean e rùas bag e béllas tri pé puar pas ardran en ur varbottat mar-a-fal gonz.

Er goarnour, én ur buélet n'hellé tennein aitra guet-n-emb, hun atterças ar dren aral hag e laras pèh chonge hon poe-hui én ur zonnet amen? — Er ebonge de zisquein er güir religion d'er bobl. — Ne vennamb quet ag hou religion. — Ne vennet quet a nehi, hui péré n'hi banàuet quet; mæs er ré a han-oh hi banau e venn a nehi bag e ra ou hennoh d'emb bout deit ér vro; hag open, ne balaforçamb hanni de hum laquat abarb. — Ha gont e reob-hui é bès lézenneu rust péré e zihuen doh er Vèlean a Europ a zonnet ér vro-men? — Ya. — Penaus e hoès-hui credet él-ce ou disprisein enta ha monnet inep dehai? — Dihuen doh-emb a zonnet de bredèg en aviél amen e zou dibuen er pèh e zou gourheménet d'emb a berh Doué, er brassan ag en ol vistr. Open en dra-zé, en hoant

hun nès, én ur aboeissein dehou, de laquat en dud aral de vout eurus de virhuiqnin e zou crihuoh ha brassoh én-amb aveit n'en dé en boant hun nès de hoarn memb hur buhé : ne zougèr quet merhuel, a pe ne glasquèr meit gobér vad. Souéhet-on, open trazou, ma temallet d'emb er péh en dès bet groeit, a berh Minh-Menh, hou mandarinéd casset arlanne de France : ind ou dès quérhet ar zoar France él ma quèrhamb-ni ar zoar Cochinchinn ; hàg can vehe euta santelloh en doar é unan ag er broieu-men eid en aral? Chetui amen péh quèmb hemh quin e zou étré-z-bai ha ni : ind ou dès chomet pèh é France, ba mé ne mès laqueit nameit seih dé de drézein er brovince-men eit monnet de gavouet en dud gouihue ; ind e zou bet ind digueméret mad duhont, ha hui, hui e hoès hur sammet m a gacoliou hag a rangenneu hoarn. Red-é el larèt, é houyet neoah reih-mad trugairèquat er ré e hra vad eid oh ! (En ol hum laq de hoarhein, betac er mandarined ind-memb pére m'en galhue *Thàn qui qua*, er péh e venn pedost larèt, *un dén hag e houér hir é henhéh.*)

Er goarnour, goudé en devout arsànet a hoarhein, hum laq arré d'hun atterce. N'en d'oh-hui deit, emecan, guet ur chonje aral hoah istroh eid en hani hou poé de zisquein religion Jesus d'en dud? N'en d'oh-hui bet é hobér brézel é *Giadiuh?* — N'en d'omb quet bet ér brovince-zé biscoab. — Larèt e rér é hès un den a Europ, hanhnet *Diu*, ér pen ag er ré en dès hum sàuet inep d'er roué ; n'en dé unan a han-oh-hui-e? — Naren; ne banàuamb quet memb en hanhue-ze. — Mæs, eit trohein bèr, deit-oh aveit gobér brézel, emé er mandarin. — Hui e zalh attàu ar en dra-zé, ha me houi reih ne gredet quet hui-memb er péh e demallet d'emb él-cé ; er vélean e zou tud pérè ne bra-

degant nameit er peah, ha n'en dés nitra ne ya quement inep d'en deverieu ag ou harg el er safar ag er brézel. — *Diu*, em'ean, e zou un dén a France. — Ne houyan quet mar dés dén erbet ino en devehé en hanhue-zé, mæs en hanhue-zé n'en dé quet memb un hanhue gallée. Mem broision n'ou dés groeit biscoah meit ur hueh brézel e Cochinchinn, ha hoah e oé a ziar houlen er guellan ag hou rouanne-hui e oé. Durant ma oe er missionerion é boarn bag e vâguein er roué *Già-Laong* e *Dong-Nai*, er soudarded deit a berh er roué a France, hum foette én tu ag er hreinoz, hag e zismanté armé anemisèd hennen, peré e glasque el lemel a vout roue. Mar en des bet guellet *Già-Laong* seuel a nehué ar e drôn, é ma d'emb-e é ma delioar a guement-cé; hag èl-ce en neu roue e zou deit ar e lerh, Minh-Menh ha Trieu-Tri, pehani e zou roue bermen, e zou, ind ehué, delierion ag ou hourôn de dud a France; hag eit discoein bou crat vad dehai eit quement a obéreu mad, chetui amen er peh e hoes reit d'emb! En uſ laret er honzeu dehuéhan-men, me grogas ém rangen eid hi discoein de ol er re e oé inou.

Ne yas quet pèllob er mandarinéd guet-n-emb-ni; mæs ind e zistroas goudé quement-ce doh er grechénion e oé het quemeret guet-n-emh, aveit gout guet-hai peh hanhue en devoé er mæstr-hont ag hur bâg hag er guér e pehani hur boe doaret. Mar-a-unan a nehai ne houyent nitra, réral e hanané hemb quin el léh é péhani hur hoe dischennet e doar Cochinchinn hag er hetan ty é péhani hur boé chomet; mæs ind e zalhas mad doh er péh hur boé qnemenet dehai a ziaguênt, hag hanni ne zigueoras é vég. Er fin e ta en tauleu bah. *Ong-quòn*, catechimour a brovince *Phú-Yên* e oé het babateit er hetan; astennet oé het étré deu biler-coëd, hag er vourreänion, aveit cou-

tantein coler er mandarinéd, e scoas guel quement a gounar, ma saillas er goaid ag er hetan taul bah : arlerh ma oé bet reit dëc taul dehou, é oé bet dégasset er groéz ar béhani é oé liluet limage Jesus-Chrouist, hag 'ë oé bet goulennet guet-hou hag ean e venné hi flastrein idan e dreid, er pèh o oé requis mad dehou gobér, mar venné hum hoarantein doh er marhue ; ean e laras n'en devezé quet er groeit, hag a ziar er huin en devoé reit er mandarined, er bourreau e scoas a uehné quer rust ar é gain, m'el laquas a dameu. D'en deu-uiguentvéd taul é oé bet arsàuet a scoein, hag él ma taihé d'ansàn Jesus-Chrouist attàu, é oé bet distaguet a' inou.

Ar é lerh é tas er soudard *Thién*. Ni e laras d'er mandarinéd é oé clan er hrechén-meh hag e té en derhian dehou a houdé puemzéc de quênt ; mæs doh tigréd-oé, ha non-pas doh tud, en hur boé affær. En ol joé ag ou halon é oent, dré ma talhent ëtre ou deourn él-cé er hrechén courajus-men, péhani, tri blai quênt, en devoé-ind het hoah feahet. Ol é gorv, goleit a léh er goulieu groeit dehou, e hré de hanàouet é oé gùel guet-hou é fë eid é vuhé. Harzet en devoé bet doh en turquésen ha doh tamleu bah er blai 1838 ; ha, deuston ma oé clan, ean e hounias hoah er hnéh-men er victoér, hag e scûéhas dré é batiantæt en divréb crihue ba nerhus pèré hum ziscûéhé aveit feahein é gourage. Goleit ma oé a houlieu hag a oaid, ne sàuas é voéh namæit hemb quin aveit larèt é oé crechén ba penaus biscoah n'en devehé bet troeit cain d'en aviél. Tregond taul en devoé bet.

Goude é tas *Chû-quón*, péhani, arlerh en devout andurct dëc pé deuzëc tanl, 'e oé bet goanu erhoalh eit dilezel é fé. Ur hroaidur a buemzéc vlai e hras ehué el d'hou. Ean e zalhas mad a guetan, ha ne vennas

quet pléguein d'er pêh e boulenné er mandarined gaethou ; mæs quentéh ël ma oé bet stagnet dob er pilerieu, ean e scoutas drë er chonje ag en tourmanteu a bëre e oé bet test ; ag un tural, aveid en dougnein güel de droein caiu d é lézen, e oé bet dégasset boah Chû-quôn, pêbani e oé bet laqueit a nehue de guërhet ar er groéz ; er beñh dén yonanq-men e gollas nezé calon hag e blégas.

Goude hennen e tas *Ong-tiên* a *Hoe-gào*. É oemb é sell ma vehé bet en dén mad ha ouaidet-men ur hovézour courajus ag er fé ; rac discoeit en devoé, a houde ma oemb bet quemëret, bout dalhmad forh joyus ha coutant. Allas ! güir erboalh-é n'en de quet perpet ur vuhé carguet a œvreu mad er goarant assuret eid en amzér de zonnet ; d'er hetan tra e houlennas er barner criminel guet-hou, er heih maleurusmen e yas aben aveit quërhet ar er groéz. Me daulas ar nehou ur sël e hras dehou culein a var-a-bas ardran, ha neze ean e laras a voéh ihuél n'en devezé quet bet quërhet ar limage santel e Zoné ; mæs quenteh ël ma oé bet liamet, ean e blégas quênt m'en devoé bet na taul beoib quin. Me ziblaças a me léh nezé, hag e yas d'hum laquat a zorn mad d'en eutru Duclos, acelin ma vehen bet tostoh de dachen er brézel, ha m'em bezé guellet caloonéccat güel bur hrechénion. Avel m'er groen güellicquan ma bellen ba dre gonz ba dre selleu, er goarnour, péhani en devoé m'eu güelet doh er gobér, e hras d'ein, guet conzeu rust, hum deanein a inou, ha m'en goarnas étal d'bou. *Ong-quon* e oé bet galbuet a nehué, ha ne vennas quet muyoh nezé eit ne vennas a ziaguênt disinourein er groéz ; mæs uiguênd taul aral, scoeit ar é honlieu péré e oé hoah goaid-gleu, er gounias ér fin, bag en dén-zé, quer gredus ba quer sonn én é fé, e zas de vout un apostad !

*Chù-ngài* e zas ar é lerh én dachen. En dén youanq-men, ouaidet a uiguénd vlai, arlerh en devout bet hum ziscoeit el ün dén hemb e har ér brézel calet-men, e achihuas dré goll er gloér a behaní en devoé hum boleit én ur scüillein é oaid. Tri pe puar bourreàu cri ne badent mui guet ou divréh dré forh-scoein ar ne-bou. Durant ma hré er vali andenneu én é guik, ean e laré-can hemb arsau en banhue douce a Jesus hag a Vari. « Chetu-can é pedein », e laré er soudardéd én ur hobér goab a nebou, hag er merche-zé a zevotion e ziscoé é ereis é boénieu calet, ne hré nameit cres-quein boah connar er bayannéd.

Er momand-ce, unan ag er mandarinéd biban e zistroas doh-ein én ul larét : sellet péguement é zroug e hret d'en dud-men. — Petra e laret-hui azé? emé-mé dehou. Ni hun nés groeit a nehai tud carguet a vertuyeu ha dismantet en tihoeldæt e oé én ou spe-red ; chetui hul labour-ni ; o zivont er goulieu-zé, er riolennadeu-zé a oaid hag én tourmanteu-zé, é ma hou ç'hani-hni-é. — Perac enta, emé er mandarin, ne za hou Jesus de zihuenn er ré en ador hag er hàr ? — N'en devehé meit er vennein ; mæs, én ur rein er græce-zé dehai de souffrein guet patiantæt, ean hum ziscoa boah güel tad én ou hevér ; rac en trebilleu ag er bed-men e dremein guet en amzér hag e gass d'er bed aral d'on enrustæt péhani ne achihuou hir-bniquin.

*Chù-ngài*, sonn altàu én é fé, a oé bet distaguet a vahont d'en uiguéntvéd taul. Quént ma achihuas en dé, é oé bet hoah foettet eid en eil güeh, ha ui-guénd taul güialen aral en devoé bet er huéh-men e ziscoas reiboh aveit hisoah péh quer bras oé é gourage, hag e holas a véh é vourreàution dinatur ha digousciance. Er beih malheurus-men ne oé quet

hoah én hantér ag é boénien, ma huélen tamen ag é guik é saillein idan en taulen bah. Ar é lerh é oé bet reit de *Vao* ba *Canh*, deu grechen aral dalbet ar en dro guet-n-emb, uiguènd taul foèt de bep-unan, bemb n'ou devoé lausquet taul cri na taul huannad erbet; goarnet-oent bet eid en anderhue de vout hoab tourmantet. Open puemb ær dob tu en devoe padet en tourmanteu calet-men; er vourreauion e oe scùéh, hae ou bounar ne oé quet bihanneit. Él ma chomé boah calz a grechénion de vout bahateit, é oé bet laret d'emb é vehé bet requis d'emb hum gavouet innu arre de zihue ær arlerh creisté, eit ma vezé bet achihuet er gùir voecreah-meu.

Ne més chet, eutru Escob, a gonzeu eit larét d'oh é péh gloés hun taulas er péh e zemb, er huéh-meu hag ur huéh aral goude, a buelet dirac hun denlegad; tourmanteu hur hrechénion, er biban a nerh en doé bet hillcih a nehai eit derhel mad, en anjulieu groeit d'er merebe santel ag hur rédamption, ol en dra-zé en doé groeit d'emb quement a boen, m'hur boé collet aquèrh en ol hoant de zaibrein, ha ma oemb deit abad mar-a-ze de vout quer goana, m'hur boé beb erhoalh doh hum stleigeal d'er gambr a lis.

Er memb dé-cé, 26 huavrér, é oemb bet galhuet dirac er barnér criminel, péhani e oé er huéh-men é hunan. *Ong-quòn* e oé inou quênt eid omb. A p'hur gùelas er barnér é arrihue, ean e ras cass en eutru Duclos d'é gambr, en ul larèt ne gomprené quet e langage : a boen é oé oueit er heih brer-men e Jesus-Chrouist ér mæz, ma oen-me bet astennet étre er pilérieu aveit bout scoeit. Chetui amen aveit petra oé en dra-zé. Hur hatecbimour *Ong-quòn*, péhani en devoe collet e ben arlerh en tourmanteu bras en

devoé bet d'andur, ne grede quet mui dislarét er mandarin a nitra, ha groeit en devoé hennen debon larét é gueu é oen bet chomet abad seih mis én é dy. Attercet ma oen bet a zivonl quement-cé, hemb n'em boé gouyet aguênt en disclæration e oé bet groeit inep d'eign, me nahas er péh en devoé-ean reit de gredein e oé güir. Er mandarin e laras d'eign enta é oen un affrontèr hag ur gueuard. — Non pas, emé-mé dehou; mar en dès unan-benac laret gueu, é ma en hani en dès laret d'oh é en e mès chomet abad seih mis é ty en dén-cé. — Ma ne vennès larét é ma güir en dra-zé, é vei scoeil, emé er mandarin. — Hama, mandarin, scoeit enta, rac güel-é guet-n-ein bout scoeit guet er huirioné. eit hum dennein a affær én ul larét gueu eit pligein d'oh: ha, quênt m'en devoé quemênet d'ein, me yas d'hum laquat étré deourn er soudardèd, pèrè e liamas me zreid ha men deourn ha me stagas doh er pilérieu.

*Ong-quon*, dre ur faus druhé doh-ein, e dostas d'em havouet hag e laras d'eign : discleriet, em'ean, é oh bet seih mis ém zy, hag é vehet distaguet. — Non pas, emé-mé dehou, ne rein quet él ous, ur gueu e bès-té larel. Un aburtel-ous, emé er mandarin d'ein nezé, ha quenteh ean e huiguas d'er sondardèd labourat. D'en tri taul quetan, n'em boé sannet grik; mæs de bep-unan ag er réral, me laré ur bedennik vèr : men Doué, e laren-mé, erihueit-mé; men Doué, secouret-mé, etc., etc. N'em boé bet nameit déc taul, hag er ré debuèban hemb quin e laquas men goaid de ridèc.

Nezé oe é oé bet groeit dégass ol hur hrechénion-aral. Er ré a nehai n'ou devoé quet bet droug de vitin, e oé bet scoeit en eil arlerh éguilé d'anderhoe. Quel liès güeh ma vezé degasset ur hrechèn a nehué,

é vezé dégassel ebné un apostad, de béhani é vezé groeit arré flastrein er groéz idan e dreid, mæs én ur guis quen disprisabl eid er merche santel ag bur salvedigneah, ma eredan é vehe coueiein er papér e breben dob el larèt d'oh amen.

Er mandarinéd, dré en dougeance ou devoé n'em bezé dalhet hur hrechénion én ou devær, abad ma veben bet dirac-t-bai, en devoé groeit me hass-me pél doh inou : ol er bobl hum gave étre-z-on neze bag ind, er peb e zou eaus m'en dès tremeinet bilieib a dren ne mès ebet mé guélet; treu erhoalh e mès güélet neoab aveit larèt n'en dé meit ag ea ihnern-é é bell donnet er gounar en dès anemisèd er grecbénion inep dehai. Mab-den, dre natur, en dès truhé doh er ré e zou é trebil hag é poen; ur heib miserabl e seuill dareu e gave dalhmad truhé ha caranté én é guever a berh er ré er güel poéniel èl-cé. Amen ne gaver nitra baval. Er vourreauion, peré, dirac-omb, e zé a scoein ar lairon ha torfæterion, hemb discoein en disterran joé, e hrè reihmad de banàouet é oe ur joé hemb par eit-hai pe gouché ou guialennen ar serviterion Jesus-Chroust. Mar dé, dre daul ebanche, d'ou divreh scueh discarg un taul-benac a drés, ol er bobl quentéh hum laque de grial a bouis é bén aveit discoein en drespet en devoé, hag er mandarinéd hum laque-ind de hourdous er ré ne scoent quet mad èl-cè. Mar dé d'er gueih martyred-men lezel mar-a-huéh un taulcri benac birrissus, é oé aben banad ar face ol er ré e oé inou er joé hag er blijadur brassan, hag ur min-hoarh baval doh hani satan hum ziscoé quentéh ar ou divès. Huannadeu hir, tauleu cri glæsus hag hirvoudeu clêmmus er gueih covezerion ag er fé e oe aveid en idolatréd-men, pere en dès caloneu hoarn,

ur musik mélodius. Oh! na fallet-é mab-dén a pe n'en dé quet bet é galon renecuéhet dré er religion!

Seuel e ras ér momand-cé ur hrézel calet ém halon, ha me houyas, diar me houst, é ma diæssoh guéhavé andur ur boénik distér eid unan vras. Abad ma oé ré arfleuet él-hont é laquat a dameu hur hansortèd a brison, ur vanden tud youancq disquentet me heméras-mé aveit hout ou hoariel. Ré e denné ar me sæ, re-ral, guet ou deourn hag ou divreh, e laqué dirac men deulegad er merche ag en tourmant e oé hoah doh m'en gortoz. Unan a nehai, hardéh erhoalh, e zouguas é zorn ar men goulien, én ul larèt d'eign guet ur min-hoarh goaper aquêrh : « Hâg ancouit e hès-té azé? » Meu goaid e verhué ém goéhiad, ha me huélas er momand ma hen de goll er batiantæt; en Eutru Doué ncoah m'en goarantas doh quement-cé.

Donuet e ras ér fin en noz. Ol hur hrechénion e oé bet lodéc ér halice a huerhuoni. Er mandarinéd e vennas achihue en deuéh dré ur victoër péhani e jauge mad doh cansorted en diaul; ind e hras donnet a nehué *Chù-ngai*, péhani en devoé bet hoah deuuiguênd taul d'é vitiniad. Dré ne vennas quet troein caiu d'en aviél, puar soudard e groguas én-hou, en astennas ar é dorr ar er groéz hag e ziscarguas hoah dèc taul hah ar nehou. Quer sonn én é chonge nezé él de vitiu, eau e feahas é dud a lis hag hum dennas d'é brison, én ul lesel guet-hai er méh a vout bet didruhe ha diuatur hemb ou devout bet guellet gounit nitra ar nehou.

Er seih ar-n-uiguênd, a hoen ma oé goleuet en de, nia tas ur soudard, guet ur vah én é zorn, d'em blasq d'em hamhr, ha me hassas d'en *Trùontra* (léh de béhani é ha eu dud criminel a pe vé er mandarinéd vihan e zeli ou attercein). El n'hellé quet

er ré vras hout én-gorto a dennein guet-n-ein nitra en devebe bet groeit laqnat béh ar grechénion aral, ind e voutas ar me zro ol er scrivagnerion ag er palæs a lis, pére zou haval mad doh ur vanden châss giboés, én ur rein en droéd dehai d'em zourmantein revé ou volanté, ha de stennein d'ein ol el laceu ou devezé guellet aveit tennein un dra-benac a han-an. M'hum huelas enta gronnet dré buemb ar-n-uiguénd pé tregond meni-doctor él-cé, hoab youancq-flam, péré hum gavé neoah, mar plige guet-n-oh, un dra-benac, rac ma houyent mar-a-zousseiniad ag el lettrenneu a Chinn.

Seih pe cih a nehai e zougué papérieu bras ar béré é lelient scrihue ol er péh em beze bet disclæriet. Er finan ag er vanden e oé bet laqueit de vout er mæstr ar er ré-ral, bag en devoe bet er garg spécial d'em attercein; mæs peb-unan a nehai e venne gobér é væstr, ha, revé custum er vro-men, ind e gonze ol d'un dro : quement-cé memh-é me zenaas a affær. Liès é arrihué guet-n-ein ag ou ferh puar pe puemh goulen yoh ar yoh; ha de lod a nehai é oé diæz bras d'ein rescond. Me vonrbouté men doctorèd nezé dré ma conzent ol d'un dro él bogalé; ha goudé, én ur zistroein doh en hani de béhani e hellen rescond æssan : petra e houlennès-té? e laren-me dehou. Ean e laré nezé un eil gùch er peh en devoé goulennet hoab ur bueb, hag hanni ag er réral ne sanné grik aveit cleuet petra em heze rescoudet; mæs me rescond e oé attáu rai hir, ha dre guement-cé me hré ancoébat ha lesel a costé ol er goulennen diæz aral.

Me mistreguen, péré e oé é sell a hobér un taol caër, én ur huelet n'ou devoé groeit nitra, hum gavas de vout goleit a véb; mæs, aveit bum zigol, ind m'en disprisas ha m'anjulias ou goalh. Er mæstr a



nehai, drest peb-tra, e yé groñcen arsleu. Er huéh, drest er re-ral, ean e zas quen tost d'ein ma oé hur facen (asi de douche : « Conz enta, miserabl, em'ean d'ein, ha me zigueorou ha gacol; mæs mar hum aburtes de chom hemb larêt guir, me ya d'hobêr ha scocin de varhue. » M'er heméras dró é varhue, hag e rescondas dehou : « N'en dé quet té en des rimet me boarnen, ha ne vou quet té ou zorrou. Ét-cé ne mès chet muyoh a zougeance ag ha gonzeu calet eit ne mès a fiance én treu caër e hrates d'ein. » Er rescond-cé el laquas de scrignein é zènt; e gansortéd e hras ol bourd guet-hou, ha ret-mad oé het dehou hoarhein can ehue él er re-ral. Tost o oé de greisté; a houdé hueh ær e padé er hombat; coueh o ren guet en nan, rac n'em boé quet hoah daibret mitra; me houlennas bout lausquet de monnet quit, ha ne oen quet het dislaret. Ol er scrivagnerion e yas chué d'ou hent guet dihue linon scritur e peré é oé merchet e oen ér vro a houdé eih mis, é oen deit a Syncapour hag o vennen cuhein en ol treu aral.

Durant er mitiniad-cé, quer poénius aveid-on, en entru Duclos ne zas quet ér mæz ag e gambr soudardéd; er heih hrêr-men e Jesus-Chrouist e oe neoah anquinettoh hoah inou eit ne oen-mé ém souffranceu. *Ngai*, pebani e chomé inou guet-hou, e oé bet galhuet aveit monnet dirac er harnér bras, hag e oé bet scoeit aveit er hedairvéd güeh. Deuzéc taul bah e oé het reit dehou a nehue. Er ré-men, én ur zigueor é houlieu ag en de quént, e scuehas é gourage, hag é oé bet feahet! Er mandarin, é huélet er stad a vænnadur é pehani é oé, e ziffréas tennein guet-hou ur guir-henac, hag er heih dén youaneq malheurus-men e zisclærias en en doé hum gavet guet-n-emb é *Hoa-vong*. *Chù-quón* e laras er memb

tra, ha quentéh en hum laquas én bént soudardéd aveit monnet de guemér crechénion aral a nebue. Laret-oé bet chué d'en eutru Duclos é oé en dud dinatur-men, eit me laqnat de drocin cain d'em fé, é hober guet ur glean andenneu ém face-mé. Quement-ce ne oé quet guir, mæs er fal vrud-cé e hras él-quéut dehou billeih a boén. Un tamik quênt ma oen arribue guet me frison, e tas ur soudard d'em arrest ha de glasq me laquat de monnet én ur gambr a lis e oé ahont, é péhani bum gave ur mandarin bag e ha-nàué affærieu aral hoâh open; n'em boé quet vennet a guetan sentein doh-t-hou, en ul laret n'en devoe er mandarin-zé nitra de sellet ar-n-an; mæs ér fin é oé bet requis d'ein pleguein. Quentéh èl ma oen oueit dirac er mandarin-zé, can e houlennas guet-n-ein guet coler perac en hum aburten de chom hemb larèt nitra. — Rac, emé-mé dehou, ma hum aburtet-hui de houlen guet-n-ein er péh ne houyan quet. Péh banbue en dès er roué a France? eme-mé hoah. Ean e chomas mud, hag e zigueoras deulegad bras, dre ne houyé quet petra e vennen larét dre guement-ce. « Pe veben-mé mandarin bras, em boé-mé hoah laret dehou, ha ma venacchen ag ha scoein de varbue, eit ha laquat de larèt en hanbue-zé d'eign, ha té gred é hellehé er vab en disqnein d'id? Hama, chei é mèn é on guet-n-id. Te boulen guet-n-ein er péh ne houyan quet, en tourmanteu calettan n'en disqueint quet d'eign chué. » Ol er bobl, é huélet er mandarin e poén eit rescond d'eign, hum laquas de boar-hein : nezé me bléguas un tamik me fén dirac-t-hou hag, hemb goulen congé, e yas d'em hent a inou, én ul laret é oe carguet mad é gov-enn, durant ma oen-mé hoah ar ynn.

Quer goann é oe oeit me halon, m'em boé guel-

let a boên, ên ur arrihue ém logeris, quemérèt dihue pe tair loyad riz; m'hum daulas ar men gulé eit discùéh un tamik; mæs él n'em hoé aveit gulé nameit en doar hag un doar hoah forh dihlen; daibret ma oen a hénd-aral guet en anatu, ha me sperèd carguet ma oé dalh-mad ag er chonge ag en ol drougueu e yé de gouéh ar er grechénion ag er hrovincezé, ne oé quet het tu d'eign de gousquet lom erhet. Me houyas hoah é he ré de monnet de guemèr crechénion de *Vàn-làn*, de *Hoa-Vong* ha de *Hoégào*, ha mé aprestas é raug er péh em hezè bet de rescond mar bezen bet atterect ag ou divont.

Quênt pèl goudé é arrihuas er grechenion-zé, hag iod gaeolet ol. Unan a nehai é oé a *Hoè-gào*, un aral a *Vàn-làn*, hag hennen e oé mæstr ag ur grechéneah. Arlerh er rè-zè e té hoah tair moès a *Hoavong*; dihue a nehai e oé léannési; hag open un dén youanq e oé bet queméret é *Binh-hoà*, dré ma oé sellet él unan a guerent *Ngàì*, denstou ne oé na car na par dehou, nag hanàuet memb é kis erbet guet hennen. Quentèh él ma tas d'en tair erechénésmen ha ni hum gavouet d'un dro dirac er mandarined hras, en eutru Duclos e laras d'eign a voéh izèl ne chomeni quet nehai én ty e pehani é oemb bet é cnh, hag en en devoe er soudardéd hum drompet. Me laquas, dré m'on devoé hum drompet él-cé, me halon én he æz. Él n'ou hanàuen quet me-memb, me huélas reih en em behé het hean laqueit er mandarined é poén. « Hà hui e hanau er merhéd-men? é laras d'emh er harnér erimînel. — Non-pas. — Hâ chomet e hoès-hui bet én ou zy? — Non-pas. — Er mandarin e yas én arfleu, hag é laras d'emh é oe gueuyardéd e oemh; ean e atterças el léannési, hag el n'ou doé quet bet rescondet reve e chonge, ean e gounaras hoah muyoh.

Quentéh é tégassér ur grueefi bag é larer d'er gueih erechenézéd-ce troein cain d'on fé ; mæs n'ou doé quet vennet er gobér. — « Stleiget-ind ar er groez, emé-ean nezé » ; hag en hum laquas quentéh soudardéd d'ou hemér dré er gaeol : unan a nehai er groas guet quement a rustonni, ma oé bet tost dehou torrein hé gong d'er gouhan a nehai, pébani e oé ur gueih dallés ouaidet a buemzéc vlai ha tri-uiguénd. En trenoz é oé bet scoeit en tair prisonneres, guet er chonge a hobér dehai dilezet ou lézen, ha m'ou deveze laret é oemb-ni bet é chom én ou zy ; mæs quer sonn en eil dé-cé él en de quênt, ind a govessas guet calz a gourage er fé, hemb coutantein en dud fal-men a zivout en dra aral e houlennent.

Er hrechen a *Vdn-Ldn* e oé bet dégasset arlerh Hanni a han-amb n'en hanaue. Discoeit oé bet dehou chué ur grueefi ha laret oé bet dehou hi flastrein idan é dreid ; él ne veunas quet er gobér, er barner criminel e laras d'eign hemb méh penaus, mar em boé truhé doh en dén-zé, é telien pouisein ar nehou eid el laquat de guérhet ar er groéz, eit mirét ne vezé bet tourmantet. Me zistroas doh er heih dén-zé quentéh hag e laras dehou : « Dalh-mad, ha dihoal erhat a hober ur pehéd quer bras-cé. En trebilleu ag er bed-men ne hadant quet pél ; andur-ind guet patiantæt ar scûir Jesus-Chrouist ha væstr, pébani e zou marhuet aveid omb ar er boéd-cé, hag é vei eurus de virhuiquin. » A ziar er honzeu-zé me oe e sell ma vezé couéhet béh ar-n-an ; mæs er mandarin ne hras quin meit men galhuein *Thàng-qui-quat* revé é gustum. Ne oé quet bet scoeit er hrechén-ze dirac bun deulegad. Mar-a-zé arlerh é oé bet reit dehou tregond taul bah péré, é léh gobér a nehou un apostad, ne chervigeas meit de ziscoein reihoh

hoah er splandér ag é fé. Er brechén a *Binh-Hod* e bras él-d'hou. En aral, pébani e oé a *Hoé-Gao*, a zinahas é fé, én gorto-oemb ag én dra-zé, rae un ivour bras e oé.

Él-cé é oé en tren, entru Escob, a p'arrihuas er ré e oé deit d'hur havouet ag hou perh. Er mandarinèd bras ne glasquent mui nitra quin nezé meit gobér dré serihue d'er roué un devis ag er péh ou devoé gouyet ag hun divout. Ind hum gleuas eid en dra-ze guet *Ong-Quón*. Ur mæstr a vâg e oé bet bean cavet : é hanhue, e laquezant-ind, e oé *Lai*; mæs requis-oé hoah open hanhuein tyér er grechénion en doé hun digueméret a p'hur boé doaret ér vro, hag én un drézein er brovince avéit monnet de gavouet en dud gouihue, hag henneh-oé en dra diæssan de gampen.

Ni e yas, gúir-é, de dy *Ong-Quón* hun den, én ur arrihue é province *Phú-Yen*; en eutru Duelos en devoé het chomet e ty *Ong-Thién* chué. En neu zén-eé quemeret guet-n-emb en devoé a nebai ou hunan diselæriet é oemb bet én ou zyér : ne oé quet droug enta m'hur bezé en ansânet nlmemb. A vazé ni e yé devat en dud gouihue én ur gousquet é erris ur hoéd ur buéh. Quement-cé e oé gúir hoah. En neu dra-zé e oe erhoalh eit gober un devis d'er roué; mæs er mandarinèd e zalhé mar-a-léannès a *Hoa-Vong* én hoarneu, ha ne vennent quet ou lezel de monnet qûit. Er harnér criminel e laras d'hur hatechimour enta é vehé bet requismad laquat él liér d'er roué penaus m'hur boé chomet é *Hoa-Vong* chué, ha bout ne vehé bet namett un de hemb quin, rae m'en dé rai bêl *Man-Lan* doh *Hoe-Gáo*. Er heih catechimour *Ong-Quón* hum lausquas de vout gounict hoah, hag e laras en

hur boé chomet é ty el léannès e oé dal. Ur piquol gueu e oé benneh ; mæs dré m'el laras dre bedair pé puemb cueh, er mandarinèd er hredas, én drespet d'er péh hur boé ni groeit aveit discoein é oé gueu a laré. — « Pe sort tud a lis oh-hui? em hoé-mé laret dehai un dé. Un dén, e lar ya, ha puemh e lar non-pas, hag él-qnént hui e grèd en dén-zé zon d'e du é hunan, hag e zi-pris er peh e lar er puemb aral : hag ean zou hout léal-é en dra-zé? — Mæs, emé er goarnour, *Ong-quón* n'en dés ræson erbet eit larét gueu é quement-men. — Hum drompein e ret, mandarin, a hondé ma hoès laqueit é gain a damen, ean e grein guet eun a monnet inep d'oh. Én ur gonze él-cé, ean e gonze revé hon chonge hui péhani e hanàuamh ol, hag hum barra doh en tauleu ; ni, é contrel, ni e houi é tennamh poénieu ha souffranceu ar-u-amh e tihuen er huirione. Pihue a zeli guellan bout credet? »

Er mandarinèd, pérè e venné gronç donnet de ben ag on chonje, e hras un dra péhani ne yas tam guet-hai de fin vad ; ind e laras d'er habiten ag hur hamhr taquat *Ong-quón* guet-n-emh un noz, hag e gueménas mad de hennen gohèr ar-n-amh er peh e hellezé cid hun tennein d'er memh chonje hag avis guet-hou. Petra e arrihuas? Er péh e houyet erhoalh, me gred ; ean-é e droas én tu guet-n-emh. Ni e ziseoas dehou é collé merbèd divlam dré e vadeleah rai-vras é quevér er mandarinèd, hag é hré drougueu hemh som de ol ou ber; mæs, mar venné larèt er hnirioné él omh, ni e hras dehou de bonyèt en en deveze groeit nu œvre caèr a charité pehani, guet un niguëndad benac a dauleu bah e vehé bet reit hoalh dehon, en devehé bet dougnet en Entru Doué de hardonnein dehou er pehed bras en devoé groeit é tilezel é fé. Er honzen-ze e yas

dônn èn é galon, hag ean e bratas d'emb en en devezé bet hum dislaret.

Hag é gùirioné, er huéh quetan arlerh ma oé bet atteccet ar guement-cé, ean e nahas er péh en devoé laqueit dalhmad en deieu quênt de vont gúir. Er mandarinèd, souéhet bras a guement-cé, e goanaras hag e bonlennas guet-hou petra oé caus no gonzé quet mui èl aguênt. Ean e rescondas é oé en enn ag en tourmanteu hemb quin en devoé grocit dehou larèt a ziaguênt treu ne oent quet revé er huirioné. Ne oé quet bet lausquet de larèt quin ; groeit-oé bet plantein er piléricu én doar, hag é gain, rû-poah hoah guet er goaid, e zassonnas dré uiguênd cûeh guet en tauleu. En eutru Duclos, péhani en devoe bet puar taul en dé quênt eid er memb tra, e zas arlerh, hag en devoé bet chué uiguênd, él er hatechimour. Me oémé bet liamet chuê d'em zro, ha laret-oé bet d'ein en em bezé-mé bet deu-uiguênd ; mæs ag en douzecvèd taul é oen bet distaguet, én ul larèt d'emb ol en en devezé en trenoz en turquéseu groeit d'emb ansàu er péh ne vennemb quet gobér en dé-cé, hag é oé bet achibnet hur poénieu eid er huéb-cé.

Er rieu-hemb-lid, puar-ar-n-uiguênd a vis merb, é oemb bet galhuet, guet hilleih ag hur hrechénion, d'er gambr a lis aveit sinein paperieu e zelié ur scrivagnour e oé inon discoein d'emb. Hur hrechénion on sinas aben ; mæs, aveid omb-ni, ni e zisclærias e vehé bet ur folleah hur behe groeit doh ou sinein, dre ne houyemb qnet petra e oé merchet én-bai. Él ma laras er scrivagnour d'emb ne oé nitra qnin én-bai meit er péh hur boé disclæriet ni-memb, ni e rescondas dehou : « Hui er goui, bni, mæs non-paa ni, hag a p'hum gavehé èr paperieu-zé un dra benac e hellehé gobér poén d'hnr hrechénion pé d'emb-ni,

« vehô-hui er hetan e hoarhché ar bur hont. »

En trenoz, é oen-mé het galhuet me hunan, a vitin mad, d'inou arré. Er mandarin, goudé en dout m'en daihret gronç dre n'em boé quet het sinet er papérieu-ze en de quênt, o zalhas ar-n-an d'er gober hemb cun erbet; rac, em'ean, ne oé merchet ar nehai nameit er rôl ag en treu e oé bet cavet guet-n-emb a pe oemb bet quemérct. Brasset affrontereah! er mandarin e lar d'emb e ma ur rôl ag hua treu-e er papérieu-zé, hag é scrivagnour e rè d'emb, en de quênt, de gredein é oé er proçæs-verbal ag hua disclærationeu oent. Me ziscoas d'er mandarin er faussoni e oé guet-bai; mæs, aveid ol rescond, ne hras meit laret d'ein : te sinou, em'ean, pe te vou tourmantet ha scoeit memb bet en dehuéhan huannad. — A pe hoès affær doh Annamitèd pé doh hugalé, emé-me dehou, conzet èl-cé, hâ hui e hrei eun dehai; mæs guet Béleau a Europ, lausquet aze hou menaceu; rac deliein o ret gout deja ne zougeant quet nehai er marhue. Opeu tra-zou, diboallet doh hou tourmanteu; ni e lar d'oh er huirioné, ha n'hun nès chet dober ag en tauleu bah-cé eid hi zennein guet-n-emb; mæs p'en dehoh de ben, dré forh hun tourmantein, a dennein guet-n-emb ur guir henac e vehé inemb d'hur houscieuce, nr hueh ma vehemb arrihue é Hué, é vehe reqnis mad d'emb hum zislaret, rac n'en dé quet deliet larêt ur gueu : ha neze, petra hou pehe-hui gouniet ? Laqueit-vehé ar hou const en hou pehe laret gueu. — Te venn enta larêt é Hué treu é requn aquêrh d'er pêh e hès disclæriet dirac omb? — Nonpas. Er pêh e laran amen, me venn el larêt ér guérvam, rac ma laran er huirioné; mæs me gonze ag er pêh e rehen, p'en dehen dré forh bout tourmantet, ha disclærieiu nn dra benac ne vehé quet reve er huirioné.

« Mar dér ha trohein hou coug, e laras hoah er mandarin, hâg ean e houyou er roué a France quement-œ? — Ya. — Penaus en er gonyou-ean? — Souehet-on d'er pêh e boulennet; en ol e houi é omb dalbet, ha hui e chonje ne hrei quet hur marhue muyoh a vrud? Hou porbeu mer e zou carguet a læstri a Chinn pêre e ya de Vacao ha de Syncapour, e peh lêhieu e hés tud a Europ; hâg ean zou dobér a nitra quin eit streàuein en doairé-zé? Mé-memb, quênt ma oen deit amen, me mès bet gouyet é oé dalhet en neu vêlèg e zou-ér prison é Hué. — Mar goui er roué a France é oh bet laqueit d'er marhue, pêh droug e arrihuou? — Ean e chiffou bras doh-oh, rac ean e gâr é boble ha rac ma omb é sujité. Groeit e boés poén d'é galon doh hur hemér ar un doar estran, ha cresqueiñ e ret hoah er boén-zé doh hur goal-drettein avel ma hret. — Mœs, eit trohein bèr, hà donnèt e rei-ean d'hobér brézel d'emb? Ne houyan quet; ol er pêh e houyan e zou ma boès reit lèb erhoalh dehou d'er gobér, mar dér hag héli el lézenneu hag er hustumeu en dès en ol pobleu ag en doar. » D'er guirieu-zé, er mandarin, poéniet, e sâu, avel un dén e zihun é creis un huné scontus; ean e daul ur sæ gaër ar é gaiñ hag e ziblace bemb en devout bet me hasset quit a inou. Un tamicg arlerb é tas ur soudard d'em hemér aveit me hass d'er prison. Me zevisas d'en eutru Duclos er pêh e oé digouéhet, hag ean e laras d'eign en em boé groeit mad é conz èl-cé, hag eu en devezé rescondet chué èl on mar bezé goulennet guet-hou er memb treu.

N'em boé quet achihuet mad a gonz, ma oé bet laret d'eign é oen galhuet aveit monnet de dy er goarnour. Me houyas forh-æz eit petra-oé. Doh hum huélet casset èl-cé a Gaïphe de Bilat, me houyas reih-mad é achihuezen dré vout crucefiet. Guinér-er-groéz oé en dra-

men : caërret un dé aveit souffrein ! Én ur monnét guet me hent, mo laras, el de gustum, er *Ven*, *Sancte Spiritus* hag er *Memorare*. Én ur zistroein, ni e laré dalhmad, a galon ha guet joé, en *Te Deum*, eit trugairequat en Eutru Doue ag en disprisance ha souffranceu en devoé pliget guet-hou m'hur bezé anduret aveid e hloër.

En eutru Duclos, ag e du, e hede chué eid on. Er harnér criminel e oé guet er goarnour hag e laré dehou ol er peh a oé het un herradik quênt étré-z-emb. Quer cribue e tevisent m'ou hleuen a zeu-uiguênd pas hag open doh en ty. Me habiten me hassas bet-hai; mæs ind e ras d'ein cuhein ardran er hourt. Me chomas azéet ar en doar, étal ur hreu, ahad un ær. Tuém hras oé en hiaul, poahein e ré. Ur vanden soudardèd e oé inou e hohér toulleu er hourt, dirac pasen a inonr er goarnour. Me galhuas unan a nehai aveit goulen guet-hou petra e hre; ean e rescondas d'eign é oent é hoher ul lebik golet inon aveit me zourmantein. E huélet ne vezen quet galhuet, me hedas un offiçour de larèt d'er mandarinèd penaus, dré ma oen hoah ar yun, é oen prest de rescond mar vennent m'atterce aben; mæs ma ne veunent quet nehai er gobér, é houlennen monnét de zaihrein un tam, hag e vezen deit én dro quentéh. Creisté-oé; lansquet oen het de zihlace : u'em boé quet guellet daihrein, ha me zas én dro un hanter-ær arlerh.

En neu mandarin hras e zas d'azéein d'ou hadoërien ; nl er ré vras a guér e oé inou, hag er bobl curius e gargné ol er hourt. El ma oen goann ha væn, er goarnour e laras d'eign é hellen azéein ar en doar, hag e gonzas nezé doh-ein èl-men : « Hui zou cahlus ag un torfæt hras. — Me yas ar é gonz : A beh torfæt enta? N'en hanàuamh quet hoah. — Clasquet e hoès scrapein

pobl er roné aveit er hass d'ur ranteleah aral. — Pihue a lar en dra-zé a ban-amh? Ne gredan quet é ma hui-é. Rac ol er ré en dès het discoeit d'embren hent, hag e hoès atteret, en dès bet laret d'oh é telient distroein d'er guér. Mar dé un aral benac-é, dégasset-ean amen enta, ha m'hum garg a zisroein dehou, dirac oh, en en dès laret ur gueu. — Mæs, é güirioné, bout pout e roh hilleih a dud guet-n-oh. — Ent guellout hibuein é mesq tud gouihue, é ma ret dégass hilleih a dreu, rac hui e houér ne ya quet en argand ér vro-cé: ret-oe cavouet enta hilleih a zonguerion chue; paret hun nès ind eid ou foén, men e ma hun torfæt-ni? Open en dra-zé, penaus é hellehé hout m'hou pehé hun attercet tri-uigüènd cüeh, ha n'hou pehé quet laret d'emh ur guir hemb quin ag er pèh e hanhuet hinihue hun torfæt brassan? Mar credet é ma guir er pèh e divnallet d'emh, laret chué enta penaus ne hoèa chet groeit hou tevær. (Er mandarinéd hum laq de hoarhein, hag er goarnour e arsàu a houlen treu él-cé). — Petra e yoh-hui enta de hobèr é mesq en dud gouihue? — Ni e yé de bredèg er güir religion. — Monnét e reoh quèntoh aveit gobér brezel. — Gobér brézel! hà de hihue? N'en dé quet d'oh-hui e oé, p'en dé güir ó pèllemh doh hou toar; n'en dé quet d'er ré gouihue e oe, rae n'on hanaueanh quet, ha hiscoab n'ou dès groeit droug erhet d'emh. Hui e hoès queméret ha sellet a dost er pèh hur hoe a dreu, petra e hoès-hui cavet? lienn, orlemanteu aveit hul lideu, croézieu, limageu, chapeletteu ha livreu pedennen : hà guet treu él-ce e hrer hremen brezel? Él-cé, ol er pèh hur boé guet-n-emb e ziscoa é hemh aveit disquein er religion. Er goarnour e laras dre zibue pé tair güèh arlerh er honzeu dehuéhan-men guet ur min e ré d'antanf ó credé en dra-zé : *ede*

*dô lâmchung* (ol hun treu en discoa). —Te hès laret er mitin-men é larchès é Hué treu é requin aquèrh d'er pêh e hès laret amen. —Hui e change me honzen; (me laras a nehué él m'em boé laret de vitin). Te hès laret é vehé bet deit er roué a France de hobér brezel d'emb. — Non-pas; me mès laret penaus, dré er goal-drettemanteu e hret d'emb, arlerh hou pout hur beméret ér mæz ag hou pro, é reoh léh erhoalh dehou de ziselæricin brezel d'oh. Er goarnour e vennas laret é ma de Gochinchinn é apparchant ranteleah roné en Tan; mæs me ziscoas splann n'en de quet gùir en dra-zé : mar dès ér peh e laran, emé-me dehon, un dra-henac n'en dé quet gùir, conzet ha féabel-mé; hag ean e chomé mud él un den e zebé a goll én un taul er gonz, er peh e laqué ol en dud e oé inou de hoarhein. Èr fin, ean e sàuas e voéh hag e laras : « Rai erhat é hooi en treu, a huerço é ma ér vro. » En ur achihue, me gueméras ol er bohl aveit bout test ag en avertissemanteu em boe reit d'er mandarinéd, én arben ag en drougueu bras e hellé arrihue a zivout hun affær. D'er guir-zé, ur mandarin hiban e sàuas hag e laras a voéh ihuel: « Rangennet-é, hag el-quênt é ma hardéh ha divergont; vennein e ra gobér cun d'er mandarinéd bras! » Ya, »emé-mé, rangennet-on, ha m'hum hlorifi ag en dra-zé, rac divlam-on : mar en dès er mandarined cun, é ma ag ou goal-é; rac pe vehent dirėbreiche, é vehent chuė hemb cun èl-on, perac m'en derhel ar un doar estran el-cé? Èl n'hellent quet dré gonzeu discocin é oe er gueu guet-n-ein, ind er groas én ur mod aral; ind em laquas étré deourn er bourreàu. Bont e oé inou open uiguênd soudard; hama! ne gavas quet guet-hai e oe hanni a nehai crihae erhoalb aveit me scoein revé ou fantasi hag ou hoar-

nar : groeit oé bet galhnein er serjant ag hur hambr sondardéd, péhani o oé sellet él er hrihuan dén a guér. Quentéh él ma oé arrihue, é oé bet laret dehou displégueïn ol é nerh, pé é vehé het laqueit ém léh. Sentus doh hoéh é vistr, ean e hras saillein er goaid sel-taul e ziscarguas ar-n-ai. Étré peh taul é vezé dalhmad groeit un arsau aveit goulen guet-n-eïn pegourec é oen deit er vro, péré oé el léhieu é péré em boé chomet, etc. Arlerh en drivéd taul, me grias dehai a me ol nerh : laret d'ein enta aveit petra en em scoet; hui e houlen guet-n-eïn treu de beré en e més rescondet cand cuéh : er peh e més laret é raug, m'el lar hremen, hag el larou hoah goudé ma vein tourmantet : gueu e hoes enta doh me scoein. Er goarnour hum laquas neze de larét : déh n'ha poé quet vennet sineïn er paperieu e oe het reit d'id, perac en dra-zé? — Rac n'en d'on quet un amoéd. Er papérieu-hont e oé merqet ur pinge stennet aveit me hol. Laqueit-ind étré deourn ur hrechéu e banàu hou lettrenneu; n'en devou hennéh meit larèt d'ein er peh e zou én-hai : ma n'en dés meit treu güir aberh, me sinou neze. Ind e gavas mad en dovis-cé, ha, tra souéhus eid-on, rae n'em hoé quet bet hoah nameit tri zaul, ind m'en distaguas a inou. Reit-zou bet d'ein-mé puemb taul ha deu-uiguénd én ol; ha d'en eutru Duclos puar ha deu-uiguénd.

Quentéh arlerh é oen het casset quit. En eutru Duclos e oé én gorto a huélét m'en douguein ol a dameu én dro, hag e chomas forh sonéhet de zouster er mardarinéd : en donjance en devoé ind mirèt a monnèt pélloh. Marcé ehué, é oe guet eun a me laquat de verhuel guet ou zauleu bah é oé, rae ind em güélé goal-hoann, ha deu ag hur hrechénion, *Ngôi ba Thien*, e oé chomet clan arlerh bout het scoeit

él-cé, er péh en devoé scontet bras er mandarinéd, a pe zas dehai gout é oent goal-fal, rac dongein e rent ne vehé bet laret d'er roué en devoe ind laqueit d'er marhue, hemb ou devout bet goulennet congé guet-hou d'er gobér.

Un tamik arlerh, é oen bet galhuet arré de monnèt dirac er barnér criminel; eid er bedairvéd cueh oe én ur memb dé. Goulen e ras guet-u-eign er memb treu el de vitin, ha me rescondas ér memb mod. Hur batechimonr *Ong-quon* e oé er huch-men guet-n-eign : en den mad-men e chiffas dob-eign a pe larezan é vehé bet gouyet é France mar beze deit tro-hein hur goug. « Laret enta ne vou qnet gouyet en dra-zé, eme-ean d'eign; n'en dé quet mad gobér eun d'er mandarinéd. — Mæs, emé-mé dehou, er mandarin me atterce eit gout er huirioné, ret-mad-é bi laret dehou. » A pe arrihuas en noz, er barnér e hras me hass d'em frison, ha n'er pedas doh hon zispartiein doh-t-hou de hastein achihue gnet-n-emb ha gobér d'er prestan ul liér de gass d'er roué.

En trenoz é tas un dén e zon é carg én ty a lis de ziscoein d'emb proçæscu-verbal e oé bet groeit. *Ong-quon* ou devisas sclær d'emb, ha ni ou sinas. Ni e huelas é oent forh dishaval doh er ré e oé bet clasquet gobér d'emb sinein deu zé quènt, ha ne oemb qnet tam en arvar é oé bet vennet hun trom-pein. El-cé é achihuas hon affær, hag en eih ar-a-uiguènd ni e ras hur bennoh de Zoué, a pe zas d'emb gout é té el lier scrihuet d'er roué a ziblace.

Er puar ar-n-uiguènd a vis imbril e tas én dro er rescond a berh er roué. En trenoz aben é oemb bet galhuet dirac er barnér criminel, péhani c laras d'emb é vebemb bet quènt pèl casset d'er guér-van, de *Hué*. En doairé-zé a garguas hur halonen a

joé : monnêt e remb d'hum gavouet inou guet hur heih hreder é Jesus-Chrouist en duchentil Charrier, Berneux ha Galy, hag én gorto-oemh a vout lodèc èn ou honheur, a vout martyrèd ehué èl d'hai.

En eil a vis mai, de merchet aveid omb de zihlace, é oé bet reit d'emb, open hur rangenneu, ur gacolik pehani, deustou ne oe quet bras, e sterde neoah quement hur goug, ma oé bet requis ag en noz quetan rein d'en eutru Duclos unan aral. Apres-temanteu hras e oé bet groeit eid hur hass er mæz a *Phû-Yén*. En hur raug é hé er goarnour ha mandarin er soudardèd guet calz a dud; ne oent quet deit nebai goal-hèl guet-n-emh; ur habiten ha deu-uiguênd soudard hur hassas uezé pêllob, hag el-ce a guer de guêr beta ne oemb arrihue è *Hué*.

Er soudardèd-men ne lausquent hanni de dostat d'emh na de memh de gonz doh-emh, ha chetui perac en hun nès het un tamik nan ar en hent. E *Quâng-Ngâi*, ur voès creohénès, péhani e yé d'er marhad guet hé merh, hum gavas guet-n-emb ar hun hent, hag hun hanàuas avèt bout hêlean a Europ. Hemh gohèr cas erbet ag er péh e zihuenne er soudardèd hag ou habitèn, hi hum gaije én ou mesq hag hun heli hetag el leh e péhani é telemb tremein en noz. Conrajussoh eid er hoassed, ne cheleu nehi meit doh boéh hé halon vad; hi hum vont é creis ur vanden soudardèd hag e za guet he merh d'hum durel doh hun treid én ur scuillein paud a zareu. Ou dareu ha huannadeu e hra d'er soudarded ou gourdous dre en arben ag er garante e ziscoant d'emb. « Mar càret er vêlean-zé, emé er rè-men dehai, goarnet er garante-zé én hou calon ha n'hi discoet quet a zianvès. » Er gueih voès-cé e ras d'emh ol er péh e gassé d'er marhad ; delt mad oe bet hé donæzon, rac n'hur boé quet mui nitra. 5

En drizèc a vis mai é oemb arrihue é *Hué*. Er mandarin hras en dès groeit hul laquat ér memb prison guet en duchentil Charrier, Galy ha Berneux : peh ur joé aveid omb ! Deuston ma oemb arribue a vitin, n'hun nès guellet hoquein dehai meit un æriad quênt en noz ; en dè-men hag en trenoz e oe bet aveid omb e güirionè deieu gouil. A houdé ma omh amen, hur yehaid, hur boé collet dré er hoéu, er fatik hag en nan hur boe bet ar en hent, ha mnyoh hoah dré er souffranceu hur boé bet è *Phû-Yên*, e huella de ha de. N'en d'omh quet hoah amen, pèl doh inou, en ur baraonis, mæs hilleih é omb güel amen aveid el leh quetan. Pligeèt guet Doué ma santefiebemb hur rangenneu, ha ne yehemb a vamen namcit aveit monnet d'hum gavouet eit hirhuiquin guet er mæstr mad eit gloër péhani e omb laqueit ér prison-men.

MICHE, *Missionér apostolik.*

---

Hilleih ag er ré e leine el livr a vrediah er fé e houi deja é ma bet degasset d'é vro, ar ul læstr a vrezel a France, en eutru Charrier, péhani e oe, n'en dès chet hoah güerço, rangennet eid er fé ér prisonleu tihoel a Gochinchinn. Ni e ya de laquat amen er péh en dès bet deviset can-memb a zivout el librance e za ag en devout, can bag er ré e oe guet-bou.

Er puemb-ar-n-niguënd a vis huavrér 1843, el læstr a France, hanbuet en *Héroïne*, e zas de dnrel é chour de borh Touron è Cocbinchinn. En eutru Lévêque, cabitèn ag el læstr, deustou n'en devoé carg erbet a herh er ré e zou ér pèn ag er rante-

leah a France de houlenn librance er gueih missionnerion-men, hum gargas ag é hen ag e hunan ag hi goulenn, dré ma oent é vroïsion ha ma oent forh goal-drettet hemb ræson. Er mandarin hag un dén aral e houye un tamik er gallèc, easset a berh er roué a Gochinchinn de vorb el lœstr, a ziar houlenn er habitèn, hum laquas a guetan de larèt penaus ne oé quet a Francision ér vro, hag a pe vebè bet ur rè-benac, é vebent bet reit a galon vad. Mæs en eutru Lévêque ne ebeleuas quet dob ur gueu el hennèh. Gouyet en devoé reih-mad, ag en déieu quetan ma oé arribue ér porh, dré en eutru Chamaison, missionèr a France, cuhet ér vro-ze tri bart leàu doh en aud, peguement é oe goal-auset er puemb missionèr e oé ér prison. Chetui amen penaus en en devoé guellet gout quement-cé.

En officerion ag el lœstr e yè bamdé d'un inizennik e oé tost d'inou, aveit derhel marmousèd e gavent en-hi a vandenneu. Un dé ind e huélas é sòl er hoëd un dén Annamit, coachet inou ardran ur bod. En den-zò, ag un tu, e ziboallé mad a vout guélet guet en dud ag e vro, hag e glasqué ag en tural tennein ur nebou deulegad en officerion estran-men; guet un dorn ean e hré sin er groez, hag e voulgé guet en aral ur gronnad treu e oé guet-hou. En officerionmen e houyas aben é oé ur hreeben-oé en den-zé, hag é venné rein dehai un dra-benac; ind e dostas enta hag e gavas guet-hou, gronnet én ul liein, ul liér scrihuet d'er habitèn ag el lœstr. El liér-zé e verché dehou é oé en duchentil Galy ha Berneux, dalhet a houdé tri mis ar-n-uiguènd, en eutru Charrier, dalhet a houdé seitèc mis, hag en duchentil Miche ha Duclos, dalhet a houdé trizèc mis quènt, ér prisonieu a Hué hoah, attàn rangennet-mad hag ol condannet d'er marhue.

A ziarben er pèh e houyas drè el liêr-zé, n'hellé quet mui credein er pèh e laré é gneu er mandarinmen dehou; hag chué, caër en devoé bet hennen quenig dehou peb-tra requis avait e bourvæsion, eit merche ag e volante vad én é guever, eu eutru Lévêque ne vennas quet er cheleuct.—Ni hun nès buffed, eme er mandarin dehou, moh hag êhein; mar e hoes dobèr, ni e huerhou d'oh mar caret.—Ne mès chet dobèr a nchai, eme er habiten; em bout e ran em borh bihuance aveit huêb mis; ne vanq nitra d'em meit er puemb missionér; laquéit-ind étré men deourn hineah, ha me laquei de houil arhoab; mæs ma ne garet er gobèr, me chomou huêh mis amen, ha nezé ni e huélou.... En deu-hont e oé guet er mandarin e laras nezé n'en deveze quet bet james credet goulcon guet er roue un dra èl henneh, rac mar behé hardèh erhoalh eid er gobèr, e coustehe quement-cé é vuhé memb dehou. Rac-cé en eutru Lévêque e scrihuas aben d'er ministr a Goebinchian, carguet ag en affærieu a vor, hag e ras debou de hanåouet en é liêr é bellé en tren donnét de vout goalfal goudé, ma ne ré dehou é houlen.

Deu zé arlerb é tas er mandarin a Dourou guet er memb liêr-zé d'er borh; n'en devoé quet bet credet hi davé d'er ministr, guet eun, em'ean, ag en devout é houg trohet.—Hama! me yei mé-memb, eme er habitén: clasquet d'ein palanquinèd, pe cadoérieu, aveit m'en doug, mé ha me officerion, d'er guérvam; me vèn gout guet er roué eit pèh ræson ne vennet quet cass dehou me liêr.—Mæs ur mis e rinquehet de hobèr en hent-cé.—Nou-pas, me houèr pèh quer pèl-é; Hué n'en dé meit puemzée leau a vamen; cavet d'ein rè eit discoein eu heut d'ein, hag aben arhoab é vein inou; ha ma n'er groet quet, me ya

de monnèt guet me lastr de durel en éhour dirac er guér-vam bi-memb. Er mandarin, scontel, e laquas én é chonje ér fin, goude bout bet dèe de en arvar él-cé doh-lu, de gass d'er roue el liér-zé, pebani e hras ol er péh ma oé en eutru Levêque én gorto.

En dé quént, eme en eutru Charrier, ma omb bet laqueit er mæz ag hur prison, ni e huélas é tonnet devat omb un dén e zé a balæs er roué eit conz doh-emb. Ean e laras d'em é fal gallée ha guet un air joyus : « Me zou coutant bras, em'ean, hui e ya de monnèt de France. — Te lar gueu, emé-mé debou. — Non-pas, ul læstr a vrézel a France e zou deit d'hou elasq de Douron. — N'en de quet góir. — Guir erhoalh, me mes lier er habitén guet-n-ein; er mandarin bras ag er palæs en des m'en galhuet aveit hi distroein é langage er vro; mæs ne hellan quet donnet de ben. Me mès goulennet guet er mandarin m'en deveze me lausquet de monnet de glasq un dictionnær; mæs me zou deit d'hou cavouet-hui eid hon pedein d'hi distroein aveid-on. Me laras dehou nezé quemer é bluen ha scrihuo. Glorius ma oé ag en devout el liér-ze distroeit él-cé dre-z-on, ean e yas d'hi hass d'er mandarin, pebani bi scrihuas eanmemb en ur guis jaugeabl ent bout queniguet d'er roué.

D'en deuzée a vis merh é oé bet torret hur rangenneu. Er memb dé-cé, Thieu-Tri e spisas un ordrénance e oe bet casset d'en ol cambreu a lis ha mandarined ag e ranteleah, dré bèhann, aveit golein er meh en devoé é-pléguein él-cé d'er péh e houlenné el liér-hont guet-hou, o tisclærié de bep-unan penaus m'en devoé er roue ag hur ranteleah-ni, de larét-é n France, én ur gleuét conz ag er hlémmeu e oe d'hober a ban-amb missionnerion, dégasset ur mandarin sauvage de bedein guet huquilité er roué

a Gochinchinn de rein d'emb bur græec hag hor pardon.

Goudé ma oé bet lamet hur rangenneu guet-n-emb, é oemb bet casset de gambr a lis er rê condannet, hag a inou de dy er ministr carguet a dresolieu er ranteleah. Er mandarin bras e laras d'emb billeih a dreu caër amen a zivout madeleah er roué, hag en dobér hur boé a zilesel hur fal *gredenneu*. Mæs red-è larét neoab é vezé reit d'emb en de-cé en banhue a vreder, durant m'hur galhuent quenail en dé quênt hoalı.

Goarnet mad oemb bet ar en bént ag er guervam de borh Touron. Én ur arribuo inou, ni e bras un tamik arsau é ty er mandarin, aveit cleuet leine en ordrénance a berb er roue, dre behani é hemb de vout laquett êtré deourn er habiten a France. Azé oé é tas en eutru Lévêque d'hur blasq guet ol e officerion én ordréuance. Él, ma tostemb d'en aud être dihuc vanden soudarded, un nivér bras a dud, crechénion ha payanned, bun helié cluë a hep tu guet ansouéh bras doh hur güélét èl-cé é liberte. De dair ær d'anderbue, cr scitée, é oemb e borh en *Héroïne*, hag en trenoz ni e laqué de honil de cih ær.

É creis en tiboeldæt ag en noz-hont hur boé tremeinet ar vorh el læstr dirac Touron, c tas ur våg Annamit, dré gub, deustou ma oé bâgueu er mandarinéd e troein hag e tistroein a bep-tn, hag e arrihuas bet omb; crechénion e oé én-hi pere, e riscl a goll ou buhe, e zé de boulenn ou missionerion, ha de rein d'er habitén ul hér, a berh en eutru escob Cuénot, dré béhani en er pedé d'hol laquat én doar é *Suche*, ar en and, én tu doh er hreiste, é peh leh en en devezé bet bom gavet prest caër ur våg eid hur bass a nebué d'hur hantenica

bro. Caër hur boé bet joentein hur boébieu-ni ehue doh hani hun Escob càret, è oé bet requis mad d'emb larèt quenavo d'er broieu-bont, éu ur rein neoah hur bennoheu dehai, ha guet auquin hras én hur halou, drc ma lausquemb én-hai bredèr forhet ag ou bredér, bugalé goal-gasset è peb mod, ha hoarneu e oemb én gorto a zouguein het en or ag en nean.

En ur arrihue é Syncapour, ni e bedas hoah a nebué hur habiten d'hur hass d'el lèhieu ma oemb galbuet de monnèt, hag hur bredèr ag er guér-ze hum laquas ind-memb a du guet-n-emb eit goulenu eid omb er græce-zé. Mæs en eutru Lévêque e laras d'emb ha dehai n'en devezé greeit birhuiquin un dra èl-ce, drè m'en devoé a nehou è hunan hum garguet ag hur goulenu guet er roué a Gochinchiun, é hanbuc er ré e zou ér pèn ag hur ranteleah-ni a France, de hèré é oé é chonje hur hass. Gouniet ma oé het drè hur pedenneu neoah, ean e gousantas lesel è Syncapour en duchentil Miche ha Duclos, er hetan eit bout laqueit ér pèn a golège chinoi Pulo-Pinang, hag eu aral, rac ma oé rai hoanu aveit derhel pèlloh doh er fatik ag er mor. É borh el læstr, ui e zeli el larèt, é- hès het quemèret ur sourci quer bras a han-amb, m'hun nès el aucoéheit ol hur poénieu rust ha calet.

---

## MISSIONEU A CHINN.

*Lier en eutru Escob* BONNAND, *Vequêl apostolik a Bondichery, d'er Vistr a Seminér er missioneu a ves-bro.*

Poudichery, en drizêcvèd de a vis en Avéad 1845.

TUCHENTIL,

Caërret hoah ur victoër eid hur hompagnoneah! Caërret hoah ur victoër eid Ilis santel en Eutru Doue! Er Vissionnerion a Goré en dès siellet guet ou goaid er fé e bredégant; hilleih a grechénion nehue e zou marhue ehue guet-hai eit dihuenn en aviel. Mil ben-noh de Roue en ol Rouanné!

Reccuet e mès en dé quênt eit déh hereu a *Vant-chourie*, père e zisq d'ein splann, mæs e bèr guirieu, er hersecution e zou e Core, hag en en dès en eutru Escob Imbert, querclous èl en duchentil inourabl Chastan ha Mauban, collet inou ou hoèd eid er fe. Ěl ma hanâuan er volanté vad ha santel e hoès eid er mission nehué-men, e zou bet commancet dré hou ç'alezoneu, hag er grêd e hoès èn hou calon eid hi degass de vad, me gav é reìn plijadur d'oh é tavé d'oh en doairieu-men quer hurhudus eid en ol, hag e hellou cresqueîn er fe hag er garanté e mesq hur hredér ag en Europ.

Er grechénion nehue a Goré, péré en dès têhet e raug glean en tyrant, n'ou dès quet troeit cain d'el

lezen. En eutru Escob Ferreol e scrihue d'ein en ou dès dré dair gueh goulennet missionnerion aral. Raccé en hum apreste-ean guet en eutru Maistre de monnêt d'ou honfortein. Ne hortent ou deu meit en ær eit dischen en daeben e zivoguêd boah guet goaid ou breder queib. Él-cé tri sabr bras en tyrant e gavou boah peuneu de droheîn, beta ne vou kiset, pe ma tei dorn en Eutru Doué d'ou laquat a dameu.

Mar d'on bet glaharet é cleuét en drougueu cabus en des groeit er bersécution, mar e mès seûllet dareu ar boénieu er gueib crechenion-zé dispartiet doh on bugulion, me halon e zou bet lann ag ur joè santel, ag ul lehuiné hemb par, é huêlet, él lièreu e gassan d'oh, er victoérieu caër en des douguet er vartyrédmen. Ne gonzein quet d'oh ag er hautredicgueu-hont a zenzée vlaí, calonnéeeoh d'andur eit billeih a dud én ou ol nerh, hag er merhédigueu-hont père, dré græce Doué, en dès goarnet ou güerhtæt er brassan dangèrieu, hag en dès, deustou d'ou ouaid tinér, hum ziscoeît quer courajus èl santès Blandine, quen inourabl ha quen inouret én bur bro; nac ehué ag en dud vaillant-ce choéget ha tennet ag er vanden, él devèd, d'er vocereah, me gonzou d'oh ag er bugul, ag en Escob santel-hont, en devezé bet grocit inour en amzér gouh, pehani, eid armerh é zevèd ha miret ne vehent bet clasquet a gaus dehou, n'en dès ehet hum gontantet ag hum sacrefiein ean-memb, mæs en des open, guet é zeu vissioner, hum laqueit ètre deourn er vourreauion. Ah! lausquet-me de bleguein me fen guet er brassan respet dirac en tri dèn-men; marhueïnd eid on hreder; hag én ur verhuel, ind ou dès discoeit de bep-unan é houér ar guir grechén credein lèzen Doué, sentein doh-t-hi hag hi hàrein. Pihue en dès bet biscoah ur garanté tinerroh? N'eu dès nameit

uu Doué marhue doh ur groéz eit salvedigueah er bed hag e helle laquat én ou halonen ur volanté quer crihue ha rein nerh de guèrhet el-eé ar é baseu. O tud nerhus! pihue on-mé étal oh? Peurauté, nitra. O buhé tremeinet ér péhed! té vou enta e virou doh-ein a vout lodéc én ou gloér! O gloér u'em bou quet! ó marhue! ô euruneu groeit eit hout hoantet! n'en d'oh quet eid ou! Caërret oh-hui neoah! Caër a bêl! caër a dostl caër perpet, mæs drès peb-tra étré divreh un Doué!!!

† CLAUD,

*Escob a Drusipar, Vequël apostolik a Bondichery.*

---

*Lod a lïéreu er Vissionnerion a Gompagnoneah Jesus ér Maduré.*

1842. — 1843.

Doaret hun nès en uhuvéd dé a vëheueiu é Bombay, quér-vam ag en Indr, doh eu tu ag er huh-hiaul. Larein e rér é hes én inisen-meu trihuéh-mil catolik ar zeu gand mil a dud e zou abarh.

Amen e huélèr treu caër, hag é cavèr tud a bep bro, gusquet ha campennet é peb kis. En Turqued en dès ér guér-men calz a ilisieu e hanhuér *Mosqué*. Hugnenaudéd aral, lishanhuet *Guebre*, en dès sàuet ameu un tampl hag e goust dehai tost de seih cand mil scoued. En ou mesq é ma er varhadision piuhuiquau ag er vro : quement-cé e huélèr guet-hai a pe valéant; perpet é mant lan a orgueil ha goleit a dreu caër. Mæs, allas! a p'en da d'ur hrecheu ou sellèt a dost, é creis ou ol madeu, ua peuret, ua truhequet

ind-i 1 a p'en dé güir é mant forhet ag er hetan, ag er güellan tra o zou; de larét-é a hanaedigueah Doué, hemb péhani ne hell den bout salvet. Er gueih tud ag en Indr en dès én ou hartér hilleih a chapelieu eid inourein ou fans douéèd. Ou zyér e zou logelligueu peur, goleit guet plous, ha n'ou dès splandér erbet nameit drè en or, péhani e zou forh izel. Pégnement e zou a guémb étré-z-hai ha tyér en dud a Europ! — Ilisieu er grechenion e zou é stad vad, ahoel en nihuo hun nés guélet, hani en hospital hag hani er barras.

Drè-men, ur missionér ne hra meit ridèc dré er vro; ne veah quet sonéhet enta mar d'on deja ér pèn pèllan ag en inisen, doh en tu ag er huh-hiaul. Toston de Gonrtalam, lèh forh bourrahl, de béhani é ha er Sauzonnèd ag er vro, aveid ou flijadur, de dremein nu nebedieg amzer en ou manerieu. Amen é hès ehuè ur perhindèd bras eid er bayannèd. Ind e za a vostad d'hum holbein ér renier; credein e rant drè guement-cé bout pardonnet ag ou féhedeu. Er suhun tremeinet, deu vinistr protestand e gavas en ur valé, ètal tampl en idolèd, unan a vélean er faus douéèd. Deit e oé d'ou inourein ha de baterat dirae-t-hai. Quentéh ind e gonzas dehou ag en dra diræson e hré; hag él ma elasquent discoein dehou ne oé nitra amoèttoh eid adorein un Doué groeit guet mein, can e laras dehai, aveit sehuel é gaus, en en devoe chue er grechénion én ou ilisieu-ind limageu, hag e hrent ehuè prébecioneu ha treu aral. En neu vinistr e zhoallas mad a larèt dehou ne ador quet er Gatholikèd el limageu nag er Sænt groeit guet coèd, mæs en ou sellant hemb quin èl treu o zégass chonje dehai ag er rè e zeliant adorein pò inourein. Pèl doh inou, ind e gavas en tu, biscoah güel, de larèt dehou é oemb-ni ehuè idolatrèd, hag en ou doè-ind, a houdé tri hand vlai,

hum zispartiet doh er Gatholikéd, aveit hèli gùir lézen Jesus-Chrouist. Én ur gleuét conz a dri hand vlai, bréig er faus doueed, pehani e oé bet é Goa, e hoarhas é creis ou face, én ul larèt dehai en en doe guélet, dèc pas a zoh-t-hou, corv a bèh unan a Apostolèd er Gatholikéd, doh péré en ou doé hum zispartiet. Penaus é helleheoh-hui, emé-ean dehai, pèllat doh un Ilis en dès aveit-hi burhudeu quer bras? « Ea hou mesq hui, hugueneaudèd, ba hui e helléhe discoein d'ein quement aral? » Quement-cé e feahas en neu vinistr; ind hum laquas de gonz étré-z-hai é mod ou bro, hag e droas cain de véleg en idoléd. Mæs, deustou d'er péh en doé guélet dirac é zeulegad, ne glasquou quet, pé taul chanche vehé, donnèt de vout crechén. Ne houyan quet petra e zalh er gueih payannéd; Sperèd erhoalh ou dès; mæs ou volanté e zou gosan; ind e hanàu, ahoel dré ou honzeu, é ma mad el lezen catholik, é ma memb hi-é er gùir lézen; mæs ou halon n'ou doug quet d'hi hemér. É quement-ce é mant haval doh hilleih a grechénion a banhue, peré, disquet mad m'en dint én ou religion, hi hav mad, mæs hemb ne brant neoah er péh e hourhemen. Pedamb Doué ma pligeou guet-hou torrein el hamea e zalh ou volanté rangennet, eit ma teint, eid ou bonheur, de vout ol é servitérion.

Ni hun nès e Maduré un ty nebué sàuet, hag e zou, hemb arvar, en æssan logeris hun nès ér mission-mea. Mar-n-leauik doh quér, é hès ul lèh hag e zégass chonje d'emh ag en Europ. Cavouet e rér inou er memb fréh hag er memb amzér. A pe vou clan unan benac ag er vissionnerion, ne vou quet ret dehou trézein pour mil leau a vor eit monnèt d'é vro; én-un dé ean e hellou bout é France ha tanhouat en douster e gavér él léh ma vér gannet; forhet e vou neoah ag er péh e

zou bourraplan dehou, de larèt-é, ag en dud eit peré en en des ur garanté tuer.

Mæs de betra é conzan-mé a mem bro! Er holéra, péhani e lab un dén quentèb él ma arrihue guet-hou, hag ean e rei d'emb en auzér de monnèt janæs d'inou? Hag er reit en des ean d'er seih missionér ag hur hompagnoneah, marhuet quer pront m'hur boé gouyet é oent dirac Doué quênt m'hur boé elenet conz ag on hlinhuèd? Hui e houyon guel pèh taul glaharus é bet eid omb er hol hun nès grocit a nehai, a pe hanàuehet e pèh stad oè er mission, a p en dé marhue er re e zelié hi derhel güellan én he sàn.

Ér blai 1843, é oé seitèc missionér é Madnré eit eand tribueh mil puar hand Indién Catholik streânet en ur vro en dès dèc leau ha puar-uiguént a hirdet hag ardro tregond a ledandet. Discalonet a quérh dre el labour bag er sourci, ni bur boé goulennet secour guet hur bredér a Europ; rac ne oé quet erhoalh d'emb canderhel er grechénion ér fé, ret e oé hoalh evèhat open ag un tu doh en hérétiquèd, a ziarben ou goal-obéreu bag ou argand, hag ag un tural doh er bayannèd ind memb péré, dré ou soliteu dangerus, e hré er peh e hellent eid ou zennein devat-hai; ret e oé d'emb cavouet muyoh a nerh eit dégass én dro d'en hent mad er ré e huèlemb é tivarchein a bep tu. Puar Missioner e gleuas hur boéh. Diblacet a Varseille en déheu quetan a vis mai, ind e zoaras hemb droug én Indr, é péhani é ma forh crihue en tuemzér. Ou banbueu e zou Claud Bedin, a escobty Lyon; Jojeb Gregoër, a escobty Valanç; Claud Desehamp, a escobty Besançon, ha Françæs Perrin, a escobty Grenobl. Na péh ur joe aveid omb ou güélèt é arrihue! Ni e hellon enta bermen asse gounit er bayannèd de lézen Jesus-Chrouist! Ni e hellou memb, eit ma vou padus hul

labour dré-men, sehuel ur hollége pé ur seminér! Chetu er chonjen lan a zoustér en doé, eid en amzer de zonnet, hur supériorèd, én ur zégass d'emb missionnerion quer gredus. Mæs pihne e hellehé forgeal jugemanten en Eutru Doné! hemb kaeret ezon marhue er hlai tremeinet, ha n'en dès deit meit puar én ou léh.

É mis huavrér, é ma marhue en tad Alexandre Sant-Sardoz, missionér youanq, hag en devehé groet hilleih a vad ér mission; guenédik-oé a Gastel-Sarrazin. Doaret é Trichinopoly é mébeuein 1841, ean e zisquas é puar mis conz en Tamoul, ha quentéh, guet ur gréd nerhus hemb par, ean e yas de bredég en aviel. Guet er holéra é ma marhue. Ean e chairras er hlinhuéd e covessat ur broaidur a zéc vlai péhani en doe er blinbuéd-cé.

Ér memb mis é ma marhue, guet er memb clinhuéd, en tad Victor Charignon, a escobty Valanç. Dré m'en doé liès goulennet, é oé bet dégasset amen e mis mai 1842. Un dra auquinussoh e zou hoah couéhet ar er gueih devéd-men. Er buemvéd dé a hourhelin, en tad supérior ag er mission, Loeis Garnier, e zou marhue en un taul, guet en derhian tuém, en doé gonniet é labourat rai idan en tuemzer poahus ag er vro-men.

Er gouli glaharus en doé lausquet amen en tad supérior ne oé quet hoah chairret mad, ha puemb dé ar-n-iguênd goudé, en tad Piar Fauri, missionér youanq, gannet é bro sant Françes Regis, hag en doé, én ur bedein ar é vé, cavet er vertuyeu requis d'ur missionér santel, e zon marhue ehué én ur sterdein étré é zivréh limage er Hnérhiès glorius Vari.

Er seitécvéd de a houil-miquêl, hoah ur bol, hoah ur glahar nehue aveid bur balonen! En tad Claud Deschamp, unan ag er puar missionér diblacet a Varseille e mis mai 1843, quentéh él ma toaras én Indr, hum

gavas én un diæzlet e yé ar boahat a zé de zé, hag el lanuas ér fin guet er gueih payannéd-men, eit salvedigueah pérè é hirvoudé quement.

Mis calan-gouyan e zelié bout chuê aveid omb ur mis a anquin hag a hlabar. En eihvèd de ag er mismen, en tad Loeis du Ranquet, pébani en dès ag er ré guetan, ér blai 1837, sàuet amen er mission, péhani open, dré é abiltæt, é hanàuedigueah ag el langage hag é fæçon de houni dré-men ineaneu de Zoué, e oé ur missionér précius eid er vro, e zon marhue ehué guet er holéra etré di vréh unan ag é vredér é Jesus-Chrouist.

Puar dé goudé, en deuzévèd de a galan-gouyan, en tad Françæs Perrin, deit ehué n'en dès chet guèrço a Varseille, e zou marhue guet er memb clinhuèd. Ean e oé er hetan é confortein er vissionnerion aral, glabaret doh er guèlet é verhuel quer youanq: « O na caërret un dé! ò nag eurusset un dé! e lare-can; ne ouilet quet, é han devat Doué. »

Cbetu enta seib missionér marhue ér mission-men én ur blai. Denstou n'en d'omb quet deit amen eit cavouet ur vuhé hirrob nag æssoh, deuston ma careheamb ol hur bout ur marhue quer santel él er seih missionér-zé, neoah mad e vehé ma queménehé er supérioréd de bep-unan a han-amb goarn guèl é vuhé eit labourat pèlloh amzér ér mission, e pehani e vihanna quer bean en nombr ag er vélean.

Pèl-on doh chongeal é hellehé en droug couéhel arn-amb, discar gréd er ré e gavehe guet-hai é vehent galbuet de zonnet dumen. Me chonje quèntoh é larcint guet nnan ag hun tadeu: « Me ya d'en Indr, bag mou, a zeu dra unan, pé me varhuou quènt pèl, ha quentéh me joeisson a ranteleah en nean; pé me vihuon pèl-amzér, ha nezé er gouronnen e receuein er barnouis e zei bande de vout caërroh pé caër. »

## MISSIONEU A GORÉ.

*Lod ag ul lier en dès serihuet en Eutru Escob* FERREOL, *ehoéget eit bout Escob a Vellme, ha Vequêl apostolik a Goré, d'en Eutru Escob a Drusipar, Vequêl apostolik a Bondichery.*

Mongoli, er buemzecvèt dé a huavrér 1845.

EUTRU ESCOB,

Guet anquin é tan de larèt d'oh e hès bet, er blai 1839, è Core, ur bersècution general, e pehani en en des collet ou buhe en eutru Escob a Gapse ha deu vissionèr e oé guet-hou, en duchentil Mauban ha Chastan. Ma ne hoès quet hoah, èl ma hellan credein, receuet en doairé ag en ol treu en dès scrihuet d'oh en eutru escob Imbert, hui ou pou-ind quênt pèl. Rac-cè ne rein meit cass d'oh el liér e zavée en eutru Chastan d'hur Vequêléd apostolik ha d'er vissionnerion aral, an dé memb ma hé é prison.

Coré, eu huchvèd a huenhole 1839.

Tuchentil Escobèd ha Missionnerion,

En Eutru Doué, pèbanï en doé hun dégasset ér mission-men èn drespet de guement a zangérieu, en des permettet ma vezé digouëhet ar-n-amb ur bersécution cabus, é léh er peah hun nès bet beta bermen. Er péh en des scrihnet en eutru Escob a Gapse, e raug monnèt d'er prison, mar cavér en tu de gass d'oh e lier, e ziscoei d'oh, ne pas hemb quin er pèn-caus, maes hoah ol er poénieu e zou arrihue goudé ar-n-amb. A vremen puemb-ar-n-uiguènd a grechénion e zou bet dibennet. Puemb e zou marhue idan goal-drettementeu en tyrantèd, pé un tamieg goudé, hag open caed hanter-band e zou hoah sammet a rangenneu. Hilleib en dès troeit cain d'el lézen. Liès en en doé chonget en eutru Escob a Gapse a hum laquat étré deourn en tyrantèd eit distroein ou hounar a ziar e zevéd. Neoah, él ne vezé quet conzet ag er vèlean d'er grechenion-men én ou zourmanteu, ha ne veze goulennet guet-hai meit m'ou devezé troeit cain de Jesus-Chrouist, eit sauvein ou buhé, ni e zougé eresquein en droug é léh er bihannat, en ur monnet ni-memb de gavouet er mandarined.

En deieu debuehan a hourhelin, el m'hur boé bet er bonheur d'hum gavouet ol én ur memb léh, en eutru Escob e ziscoas d'emb en hoant en devoé d'hur hass-ni én dro d'er Chinn, aveit monnèt càn e hunan de receu er marhue aveid er fe. Quement-cé e laquas un anquin bras én hur haloneu. Hanni a ha-n-amb ne vennas díblace, én ur huélèt splann é vezé bet laqueit d'er marhue er varteloded hag ou zud en devehé bet douguet dorn d'emb de déh e rauc en tyrantèd. Hinihue, hueh-

véd dè a huenholo, en eutru Escob en dés gourheménet d'emb monnèt de reiu hur bubé eit lézen Jesus-Chrouist. Joé hun nès é tiblace, goudé hur bout ol overennet eid en dehuéhan güéh. Na doucet-é d'ergalon a pe bellér larèt èl sant Gregoër : « Un hent e banàuan eid arribue ér baraouis ; me yenn merbuel eit J. C. »

Mar hun nès er bonbeur-zé de verhuel eid er fé, trugairéqneit aveid omb madeleah en Eutru Doué, ha dégasaet ur belég benac d'er gueih crechénion-men, péré e von boah ur huéb énevadèd peur ér bed-men. Eit reiu ealon d'er ré e zei én bul léh, me mès en inour de larèt debai en en dés en tyrant brasY groeit gober tri piqnol sabr eit trohein ou fenneu.

Mar dès un dra-benae e belléhé bihannat er joe ag hur halou ér momaud ma yamb de ziblace, é ma hout diapartiet doh er gueih crechenion nehué-meu-e, hun nès conduyet durant tri blai, ba péré en dès aveid omb er memb carauté en devoé aveit sant Paul er bobl a Galat güéharal ; mæs d'ur gonil rai gaër é hamb eit ma lausquehemb er glabar de dostat d'hur halouen. Eid en debuéhan güeb, ni hou péd d'bou pout perpet er vrassan carautè aveid hun devèd qneih.

Reeeuet, Tuchentil Escobèd ha Missionnerion, en dehuéhan kenavo e lare d'oh en disterran ag hoa serviteriou. Jâq-Honoró CHASTAN,
*Missionér apost. a gompagnoneah er Missioneu pél.*

Un dé benae goudé, e lare en eutru Escob Ferreol, er vissionuerion-men en doé receuet er guruneu gaër ag er martyr. Mar en dès er bugul cavet ur haër a driomfl è verhuel, en devéd u'ou dès mui meit anquiu ha glahar.

Yeban-Jojeb FERREOL, *choéget eit bout Escob a Velline, Vequèl apostolik a Goré.*

# MISSIONEU SIAM.

*Liér en Eutru* ALBRAND, *a gompagnoneah er Vission-nerion a vés-bro, Missionér apostolik é ranteleah Siam, d'en Eutru* ALBRAND, *[é ganderhue, mæstr é seminér er Missioneu à vés-bro.*

Bangkok, en 22 a vis en Avéud 1842.

ME HEIH CANDERHUE,

Guet plijadur en er scrihuan d'oh, hct hun nès bermen Chinoiëd crechén ér pnar horn ag er ranteleah. N'en dès chet hoah güerço é oen é hobér ur mission un uiguénd leàu-benac doh Bangkok, én tu doh er hub-hiaul; dégasset e mès guet-n-ein inou puar pé puemb dén youanncq, péré e zou é tisquein ou ha-techim eit bout badéet; laqueit e mès-ind ér scölage e mès sàuet. Ur hatechimour ha n'en dé quet goal-abil, mæs e zou lan a intampi hag a garanté Doué, e oé oueit ar mis ém rang d'er vro-cé; groeit en devoe deja hilleih a vad én-bi : me hasset en dès, quentèh él ma oen arrihue, d'un tregondad benac a dyér en doé deja gouniet d'er fe, ha souéhet-on bet doh on güèlèt qner sonn én ou hreden. Mæs er péh en dés me soué-het muihan zou bet güèlèt distroeit a nehué-zou d'er fé un dén e oé diaguént taulet hras d'en hoarieu,

betac dismant én-hai paud-mad ag é vaden. Quentéh él m'en doé gouyet é oen arribne ér vro, ean e zas a zeuzée leàu d'em havouet, ha n'en dès chet mui vennet péllat doh-ein, me heliet en dès memh beta Bangkok, é péh léh é ma hremen é hortoz er vadiçat.

Chetui amen un dra hag dou laquei de huélet peh quer hras-é é intampi eit lezen Jesus-Chrouist : laquett en doé én é chonje d'em heli e peb léh, hag hilleih a vad e hré d'ein, ne pas hemh quin eit cass mem bàg, ahil e oé ér vicher, mæs chué eit galhuein en dud de zonnèt d'em cheleuet é predèg. Ar er mor é vezenb lisessan ; a guehéd ma huélé ur vâgad tud, ean e huche ar nehai a houis é ben en ul laret . « Chetui amen en doctor, en hani e zisq d'emh religion er Mæstr ag en nean ; deit ol d'er cheleuèt ! E lezen e zou er gur lezen, ul lezen a salvedigueah. Un inean hun nès ol, un inean ha ne varhuou quet ; ean hun disq d'hi laquat de vout eurus de virhuiquin. Er fe a grechéneah en dès me laquett-mé én hènt mad ; un hoarourhras oen diaguént, bermen e mès changet a vuhe. Deit chué d'hi disquein, ha hui e huélou hui-memh péh quer santel-é. » É pad un eih dé benac en en dès dalhet él-cé de guerhuel en dud, ha mé ne glasquen quet parrat doh-t-hou; m'el lausqué d'hohér quêntoh, rac me gavè guet-n-em o plijé é intampi de Zoué; chué, arribue e re, casi hemh arsau, hâgadeu tud tro-ha-tro d'ein, ha red-é het d'ein, é creis er mor, predèg dehai lezen Jesus-Chrouist é pad en amzer, hemh discuéh casi tam. Ahoel me foen n'en de quet bet rah collet; gûélet e mès, gnet confort, é tenne en ineanen queih-cé pourfit a me honzeu.

Bet on het hoah, ur hueh aral, é hohér un dro ér memh mission ag er huh-hiaul, hag er hueh-ce arré, Doué en dès scuillet é vennoh ar-n-an hag ar me

labour; reit en dès d'ein liès en tu de vout ansonéhet ag é visericord hemb fin. En ur ziblace a Vangkok é ma bet ret d'em, el brepet, quemer mem bâg, bâguik distèr é pehani e bes a hoèn leh de zeu pe tri martelod, d'ur hatechimour ha d'unan arat eit rescond en overen; mæs ne mès chet moyand erbet quin eit monnèt ag ul leh d'en aral. Goudé hur bout bet tremeinet seib pe eih de ar er reuer, ni e yas de zoarein étal ty un den e oé e tisquein é gatechim eit bout badéet. En dé arlerh ma oen arrihue inou, me hum laquas de hroneiu un tam doar eit sebnel ar nehou un ilisik e pehani en hum zastumou er grechenion a dro-ha-tro. Un herrad amzér goudé, me yas dónnoh er vro eit predèg en aviel d'un douceinad kerieu payan; paudmad a nebai en dès troeit guet-n-ein. Un dé aral, idan en noz, a pe oen é quemér me hoenik distèr ar mem bâg, me huelas guet souéh ur payan e tonnèt d'em havouet: « Deit guet-n-ein, em'ean, deit d'em zy de bredèg hou lézen d'em bugale ba d'em gounidision. » Me yas guet-hou, hag ol en ou dès cheleuet me bonzeu guet attantion hag ivoul. Ne hren meit ou huittal, é oen me hunan e valé ar vord er reuer, én ur chongeal é madeleah hur Salvér é quevér er gueib Chinoied-eé, a pe zas d'ein guélet é tonnet em arben un dén gusquet mad: en dén-eé e oe ur medecinour abil pehani en doé me hanauet é Bangkok; ean em hassas guet-hou d'é voutiel dramen. Queneteh é ma cargnet en ty a dud curius deit d'em guélet ha d'em hlenèt: ne oé quet leh debai rah, ba ret e oe het d'ein-mé azé ar ur fenestr; ag er gadoér-eé en e mès predéguet dehai aviel Jesus-Chrouist dehuébat mad én noz, ha léh e mès de gredein en ou dès ponrfitet a gonzeu Doué. Goude em bout troeit ha distroeit é pad ur mis dré bep corn ag er vro-eé, e ou deit én

dro de Vangkok, ha güélèt e rau guet plijadur, a houdé ma on arrihue, billeih ag er ré en dès cleuet me fredégueu é tonnèt d'em havouet eit goulenn er vadéènt.

Achihuet hun nès, en dé quênt aveit dèh, er retræd spirituel en dès reit d'emb en eutru Escob a Vallos. A houdé é ma ret d'eiu-mé chom de ziscuèh é Bangkok, rac ne mès chet argand eit monnèt de bredég ér mæz a guér. Mad vehé d'ein ncoah monnèt de gavouet en dud queih e mès commancet gouni d'er fé a grechêneah; rac me batechimour ag er huh-hiaul e scrihue d'ein é ma ol eu dud én birreah d'ein, hag eu ou dès rah grateit dehou é teint de zisquein ou hatechim eit hum aprestein de vout badéet quentèh el m'em bou sauet me léh èn ou mesq. Me garehé erhoalh bout guet-hai güerço; mæs er güellan e vanq d'ein; ne mès tu na moyand de sehuel en ilisik e mès grateit dehai.

Doh un tural, en eutru Ranfaing, bélèg santel a Chantabon, péhani e zou deit ag er guêr-zé eit gobér ebné é retræd guet-n-emb, em féd, en dar én é zeulegad, de monnèt goet-hou eit gobér ur mission én e vro; mæs azé, él él léh aral, er güellan e vanq ebné; a vihannoh argand u'hellamb gober uitra æg er péh e garehemb. Hanàouet e ran open dèc cornad bro e bellehen forh-æz gouni de Zoué; mæs dobér ém behé eit quement-cé a gatechimerion aral, hà penaus on mæguein? Deja é ma bet ret d'ein cass on bent deu a me ré, a héré en on boé ncoah dobér vras; mæs n'em boé quet bara de rein dehai. Denstou d'hur peurauté, gouniet hun nès er blai-men, dré hræcé en Eutru Doué, en banter muyoh a ineaneu eit er blai tremeinet. A dra sur, bout-zou ur vad bras d'bobér é mesq er Chinoiéd a ranteleah Siam; ue vanq meit un ucbéd missionnerion ha catechimerion, hag ebné un nebedik

argand eid ou mâguein. Pedamb en Eutru Doué de zigass labourision d'é huimèc, hag ehué de laquat é caloneu er grechénion ag eo Europ er chonje hag en hoant de zigass d'emb un nebèd benac a argand eit preneîn ineaneu de Jesus-Chrouist.

Hou Canderhue caranteús,

**Albrand**, *Missionér apostolik.*

---

*Lod ag ul lihr scrihuet drè en Eutru* Grandjean, *Missionér apostolik, d'en duchentil* Micard, Coly *ha* Gérard, *a Seminér Sant-Diez.*

Bangkok, en 20 a vis Guênvèr 1842.

Tuchentil,

Ne fàchet quet doh-ein rac ma mès gorteît quehèd a amzer hemb scrihue d'oh : guêrço e carezen er gobér, ahoel eid em bout mé-memb liæssoh a hou lièreu; rac ur blijadur vras-é aveid on a pe za d'ein hemb quin gùélèt hou scritur; haval guet-n-ein nezé en hou cuelan hui-memb, hag é ou é gùirioné é tevis guet-n-oh. Oh! péh ul lehuiné cleuèt boèh un ami mad ha tinér, ér vro-men é péhani ne gavér casi jamæs nag amièd na caranté.

Doue en dès neoah me honfortet ér mis calangouyan-men tremeinet, é rein d'ein en tu d'hum gavouet, é pad hueh suhun, é lod guet en eutru Ranfaing, ami mad ha n'em boé quet gùélet a hondè tri blai-zou. En eutru Escob en doè queménet debou

donnèt d'hobér é retræd guet-n-emb; mæs, a pe vennas monnèt d'er guér, ne gavas bâg erbet eid er bass de Chantabon, ba ret-oe bet dehou chom guet-n-emb beta gouilieu Nendelèc. Ni hum chervigeas a guement-cé eit hum zigol ag en disparti pêl ba hir e oe bet étré-z-omb. Caërret deieu, bourraplet ærieu hun nès ni tremeinet én ul lod!

Él n'en des chet ar en doar a bljadur hemb diæzemant, Doué en dès reit poen ha trebil d'en eil hag éguilé a han-amb. Me heih ami Ranfaing e chomas clan; ne oé quet hoah æsseit mad dehou a pe grogas chué er holera en-an-me. Ardro creinoz é stagas er blinhuèd én-an, hemb ne oen bet tam clan erbet en déieu quênt; mæs en droug e zas én un taul de vout qnen tér, ma ereden mad bout marbue aben en trenozvitin. Ne houyen doh peh Sant hum hloéstrein; ur medecinour abil, galhuet a hast d'em güelét, ne houye mui aveid on petra gobér, a pe zas chonje d'ein ag ur martyr burhudus, ag en eutru Escob Bory, em boé hanàuet güébaral e Paris. Er missionér gredus-ce en doé bet nezé reit d'ein ul limage, ar pehani en en doé memb laqueit e hanhue, én ul larèt mad d'ein en bout chonje a nehou em fedenneu. Én ur chongeal enta é oen tostik d'er marbue, me zigueoras mem breniër é pehani é oé er merche-zé a garanté, me gueméras el limage hag e voquas dehou guet respet, én ur bedein a galon en Escob santel-zé, mar boé er baraouis, él ma ereden, de houlenn men güelladea guet Doué. Quênt-pêl é oé bet reit d'ein men goulen, ardro un hanter-ær goude é oen consquet mad, ha cousquet em boé bet en de. A pe zas d'ein dihousq, ne gleuen mui droug erbet, hemb quin me horv e oé mâlet-rab, que n'em boé poén é sehuel me fea; mæs quement-cé hum zistreibas chué quênt-pêl, hag

aben nàu ær de vitin é oen ar sàu; querhèt e ren hemb poen, ha me zabras guet quement a hoant él pe ne vehen bet clan biscoah.

Erhoalh e mès conzet d'oh a ban-an, mal-é d'ein larèt chué d'oh un dra-benac ag er vro-men. Ma n'en dé quet arsàuet aquerh er brezel ènep d'er grechénion èr vro Annamit a houdé mé ma marhue er roué *Minh-Menh*, haval-vebé ahoel é ma bihanneit mad; neoah er brezel e zou bremeu étré er vro a Gochinchinn ha Siam e barrei hoah doh-emb un herrad a monnèt d'er vro-cé eit predèg en aviel. Dre-men, ol hur hrechénion nebué, a dal en oualð a drihuéh vlai beta dèc vlai-ba-tri-miguénd, e zou galhuet d'er brezel; quênt-pêl ne gavehemb meit merhèd ér vro. Ol me melconi e zou bremen covessat er soudardèd queih-cé eit ma helleint communiein quênt diblace. Calettet-é en michér, hà pihue e febé er bredein? n'ou dès quin pai, a dro er blai, meit un deuzèc sconéd-benac; hag open-tra, a p'en de ret monnet de vrézellat, er péh e zigouéh liès, red-é debai cass guet-hai riz ha pisquèd dissèhet én hiaul eit hum vihuein (er roué n'hum vél quet ag ou mâguein); hag a p'en dé achihue ou bihuance, n'ou dès quin moyand de gavouet meit e lairein hag è scrapein. Péh ur guèrteri eid er broieu-memb e zihuennant, a pe dremein dréz-hai ur vanden soudardèd er sort-zé marhue guet en nan!

Mæs chetui eit tud er ré e zou ér brézel un dra fallob hoah: er roué e ra de bep sondard ur goub fusillen e tal d'er muihan scib pé eib sconéd. Mar da d'er peur-queih soudard bout quemérèt dre en anemisèd, bout taulet ér prison pé bout lahet ér brézel, é vam pé é intanvès e zou ret dehi paiein d'er roué nignénd scouéd eid er fusillen collet. Mar dé peur en

intanvès, groeit-vou dehi, hemb truhé, gùèrhein man ag hé hugale eit paiein en delé-cè, ha ma n'hi dès chet bugalé, é vou ret dehi hum huérhein hi-memb hag hum laquat é sclavage èpad hé huhé. Chetni penaus é vé digollet amen er ré e ra ou huhé aveit dihuen ou hro.

Pobl queih ! na brasset ur visér ! Hui e zisco splann d'en ol n'en dès chet a curnstæt nag a hnir liberté eid er ranteleaheu, ma ne guèrhant doh er splandér ag er religion a grechéneah. É creis ur visér quer bras, eurus hoah er ré e hanàne er guir Doue hag en deve chonje a guenig dehou ou foénien ! Mæs, allas ! hag a dud queih péré n'en daut ar en doar meit aveit ouilein ha huannadein, e varhue hemb en hanàonet, hag e ya de achihue ou malheur ér hed-hont ! Hum chairrein e ra er galon a p'hum laquér de chongeal é quement-cé.

Èr blai tremeinet, ne mès badéet nameit deuzèc Siamois arrihue èn ouaid a ræson, hag ardro dèc-ha-puar-tiguènd a vugalé payan prest de verhuel; bremen é on hoah é tisquein dèc a ré vras; èn gorto-on ag ou badèein aben sadorn-vasq. Ne bramh quet calz a verh é mesq en dud gannet ér vro; gouni e bramh muyoh é mesq er Chinoiéd hag en Annamited. Ardro deu gand tregond a nehai en des troeit d'er religion a grechéneah ér hlai-men tremeinet; biscoah ne oé bet gùèlet quement-aral é Siam. Deu dra e zon pèncaus de gement-cé : er hetan, rac er Chinoièd e chom é ranteleah Siam e zou mistr dehai ou hunan ; en dud gannet ér vro, é rontrél, e zou rah é sclavage, pé gopreit, pé chujet de gorvæieu er roné, ha rac-cé è ma ret dehai hèli é religion é mar-a-dra. En eil ræson e zou rac æz-é cavouet catechimerion vad é mesq er Chinoièd, hag é mesq er Siamoièd ne gaver quet hanni;

rai scan-ind a béo, rai zihoustet ha rai zissourci. A zivout en Annamitèd, èl mé mant rah prisonnerion deit a Gochinchinn a nehué-zou, er roué ne harra quet doh-t-hai a zonnèt de vout crechénion, rac ean e houér erhoalh é chomeint æssoh guet-hou ur huéh m'ou devou changet a lèzen, ha ne glasqueint quet nezé distroein d'ou hro é péhani n'andurér quet er grechénion. Chetui perac é tong dorn d'er re a nehai e glasq troein d'er fé a grecheneah. A honde güerço é laret d'emh é tei mar-a-vissionér a France devad omh; mén e mant-ind chomet enta, n'en deint nchai hirhuiquin? Delé-é dehai gout neoah é hès lahour erhoalh dré-men, ha deustou ne ziscoan quet-mé gohèr calz a dra, me hell larèt é tigueoran en or ag er haraouis open de gand croaidur peh plai. Quenavou, m'amièd càret; me gass d'oh er hoq a garanté én ul larèt mad d'oh hoo pout chonje a han-an én hou pedenneu hag overenneu; eid on-mé n'hou ç'ancoehan jamæs.

Hou Servitour lan a respet,

J.-B. Grandjean, *Missionér apostolik.*

---

*Lod ag ul lièr scrihuet dré en Eutru* CLEMENCEAU, *missionér apostolik ag er missioneu a vès-bro, d'é quérent.*

ME HÈRÈNT QUEIH,

Sèl-mui ma han, sèl-mui é trugairécan en Eutru Doué en devout m'en galbuet d'er missioneu pèl. E France, hou pro-hui, é pèhani é ma creehénion casi rah en dud, n'bellet quet gout na memb chongeal péh quer maleurus-é er gueih payanned; eit hanàouet mad quement-cé é ma ret en dout tremeinet mar-a-vlai é lod guet-bai; nezé e hell er galon gout grat vad de Zoue, rac m'en des reit d'emb, drest er réral, er græce prisus, er bonheur a vout gannet é religion Jesus-Chrouist.

A houdé m'en dé cresquet er vissionnerion é Siam, e ma ehué cresquet mad er religion. Güelèt e hrer liès tyaden tud a béh e laquat ou dillad hag ou bihuance én ur vâg, hag é tonnét a ziabèl bras de gavouet er missionér eit disquein ou hatechim ha bout badéet; ha goude m'ou dès bet er vadiènt en ou güeler é tistroein d'er guér, jociussoh ha coutantoh eid a p'ou devehé bet gouniet danné bras. En deieu-men dehuehan é hès bet deit él-cé d'hur havouet puemb tyad tud lerh-oh-lerh ag ur hornad erechén amezèc d'hur hollege. A unan ag er famcillen-zé é oe deit en tad, er vam, er vam-gouh ha seih ag er vugale. Oh! pe vehemb muyoh a vissionnerion, p'hur behé muyoh a argand étré hun deourn, nag a bayannèd e zehe peb plai de vout creehénion! Ètre-z-oh-hui, Catholiqued ag en Europ, ne ziscuehet quet a bedein Doué ma tistroei en dud queih-men guet-u-nemb, ha quént-pèl changemanteu hurhudus hum hroei én ou mesq!

CLÉMENCEAU, *Missionér apostolik.*

# MISSIONEU AG EN AFRIK.

## MISSION AG EN ABYSSINI.

*Lod ag ul lier scrihuet drè en Eutru* Jacobis, *missioner Lazarist, d'en Eutru ***, e Napl.*

Adoua, 31 Mai 1842.

Eutru,

Deit-on ér fin hoah ur buèb d'en Abyssini. Ne larein quet d'ob calz a dra a zivont en hent e mès groeit; mæs én gorto-on neoah é vou erboalh er pehik e scrihuein d'ob aveit cresquein er garanté e zou étre-z-omb bag a béhani é bran quement a gas; rac nitra douçoh d'ur missionér, forbanet pèl doh é vro, aveit chonjeal é hès, én tural d'er mor bras, calonen e bèd aveit-hon hag e lod én é boénieu.

Gondé hur bout quêrhet drè vroieu séb, trézet mannéieu ihoel, cavet ar hun hent lonnèd gouibue a bep sort, hur bout bet fiès nan ha sébèd, ni e arrihuas e Adoua. Un nebèd Abyssined, lan a joe dob hur guélét, e zas én arben d'emb.

Chetui é bèr guirieu er péh e sell en bent hun nes groeit. É han de gonz d'oh bremen ag en Abyssini.

Bout e zon liès brèzel etré er ré e zou é pèn er

pohleu ag er vro-men; mæs güélèt e rér scüirien caër memh é creis er hrézelieu-zé. *Rass*, unan ag er rouédigueu-cé, arlorh un ingan é péhani é oé bet é sondardèd er vistr, e laras de *Ubié*, roué aral en doé collet er victoër: hui e zou me zad; lézen Jesus-Chrouist e honrhemén d'ein hon ç'inourein, ha m'er groa. Distaguet, e lar-ean quentéh d'é soudardèd, distaguet é zcourn, ha lausquet-ean de monnèt él léh ma carou! Nezé, én ur zistroein doh-t-hou: hou prér, em'ean dehon, e ya d'er guér-vam ag hon ranteleah, hag e vèn hi hemér; tolpet hon sondardèd ha quèrhet d'hi goarn. Hag é güirioné, *Desguemaccio marco*, hrér *Ubié*, e guèrhè trema kèr-vam é vrér, aveit hi lemel guet-hou.

Aveid er péh e sell er religion, é hès calz d'hobér er vro-men. Neoah er stad é péhani é ma n'en dé quet qneh truhéc él ma hès het laret mar-a-huéh: laret-zou bet é gueu ne oé quet tu de laquat amen ur mission catholik; bout-zou het memh ré hag en dès scuebet é labourat én ur parq e gredent ue zehè hirhuiqnin da zoug fréh: haval-é guet-n-ein en ou dès sellet en droug él hrassoh eit n'en dé, hag en ou des rai vesa coltet calon.

Aveid on-mé, me zou én gorto é tei hun treu de hen, ha me fianç, diaséèt aheh-caër ar vadeleah Doué, e gresq hoah dré er chonje ag en amzér tremeinet, péhani e zou queen inourahl aveid er religion én Ethiopi. Me houi é rehreicher d'en Ahyssiénèd é maat rai valléguant aveit ma vou sonn ranteleah Doué éa ou ineaneu; mæs en histoër é zislar a vihan tra er rehreiche-zé. A honde er huarvéd cand vlaiad, ma tas sant Frumance de vout apostol er vro, en dis-men n'hi dès-hi goarnet guet caranté, abad pedost puemb cand vlai, er fé a grechéneah doh péhani é sehlant bout hoah hinihne é clah distroein? Ne vleué-hi hoah é creis

en deserh é pad ma oé nezé conciet drè en hérési ol en ilisieu ag er sàn-hiaul, ha m'en doé tro-ha-tro dehi er grechénion aral dilausquet er gùir religion ?

En Ilis-cé, guir-é, e gollas ehue, sihoah, hé fé ! Fariet dré Zioscor, ha stleiget d'en hérési en ur guemér scùir ar Alexandri hé mam spirituel, hi e hortas aveit distroein d'en Ilis Catholik het que n'hi scoas dorn en Eutru Doue ean-memb. Ér hlai puemzéc cand, ur roué youanq e houlennas missionnerion catholik. A vamen é ta er pèn-caus ag er rebrcicheu e hrér d'en Abyssiénéd bout valléguant a zivout ou religion. Er Juistréd de guetan, en Dominikainéd goudé, e oé, guéh-t'er-hueh, deit mad pe goal-gasset, revé ma oe rouanné mad pé ré fal ar en trôn. Mæs, eit larét er huirioné, er ré c hras muihan drong d'emb e oé er venéh hérétiqued. Ind e hré ag er bohl er péh e garent. Er ré-zé oe ou zroé hag ou distroé. Ahoel, ha guel arzé, n'bellant quet mui gober él m'ou dés groeit; n'ou cheleuér quet mui ; n'hun nès chet enta bremen quement de zongein.

É quement léh zon ér vro-é hnéler en en dès er bohl hoant de zonnét de vout Catholik. Er penneu ag er bohl e zou lan a volanté vad : *Ubié* ean-memb, denstou péh quer cri-é, hur hàr hag e hra cas vras a hanamb ; ean e houér pégnement a vad e hellamb gobér ér vro, hag e lar sur d'emb en en dou calz a hlijadur doh hur guélét, ur hueh ma vou sonncit én é ranteleah. *Balagada*, goarnour a galz a hrovinceu, en dès hoah mui a hoant ma yehemb deval-hon : « Deit, em'ean d'emb, dcit d'er vro e zou idan d'on, ha hui e hredégou hon religion él ma carehet. » Er memb chonjeu e zou é calon *Sala Salassié*, er furran ag er rouanné ag en Etyopi. É Condar, *Rass* e zou a du guet-n-emb ; *Jecché*, péhani e zou ér pén ag er venéh,

e zisco hinihue cârein quement hur religion ma venné, n'en dès chet guerço, monnet guet ur hatolik de berhindettat de Rom ha de Jerusalem.

Mar dichennet boah ag er ré vras d'er ré vihan, hui ou havou ehué douguet de zistroein d'er religion catholik : er pèu-caus a guement-cé e zon, hemb arvar, ag un tu er scûir e ra dehai er ré e zou ou mistr; mæs quement-cê e za ehué ag en treu caër e lar dehai, er ré a ou bro hur boé casset guet-n-emb de Rom. Souehet ag er péh ou dès guëlet èn ou hoyage, ne hellant quet en ancoéhat; u'arsàuant quet a gonz ag er péh e houyaut hag ou dès guëlet a zivont er Pab. en ilisieu ag en Itali ha palæsieu caër er roué a Napl. È cleuét conz a ol en treu-zé, er bobl e zou læn ag ur gred santel aveid er religion catholik, e oë sellet guéharal èl un hérési cablus, hag e hellèr bermen heli er vro querclous èl er religioneu aral e oë héliet én-hi a houdé güerço.

Credet é on, é caranté Jesus-Chronist, eu izellau hag er seutussan a hou chervigeriou.

Justin DE JACOBIS.

## ESCOBTY ALGER.

*Lod ag ul liër en des scrihuet en Eutru* DUPUCH, *Escob Alger, d'en duchentil e zou é pèn bredah er Fé, é Lyon.*

Er puarzéc a vis Genholon 1843

TUCHENTIL HUN HOBÉBERION VAD,

Achihue e ran, dré ul lid caër, er fournissan tro e mès hoah groeit èm escobty a boudé ma on abarh. Beniguet e mes, er mitin-men memb, fondæzon ur houvand nebue e sau er veneh Trapisted é *Staouëli*. Dirac er goarnour hag er penneu quetan ag er vro, dirac ur vanden bélean ha puarzéc menah ag en urh-cé é laquan én é leh er hetan mein ag en ilis, é tachen *Staouëli*, él leh memb ma oé bet er hombat en dès hul laqueit de vout mistr é ranteleah en Alger.

Er hetan mein-cé, campennet a huerço dré varholleu er Romænèd, a pe oent mistr dré-men, e zou laqueit ar ur gule a voléden cannon chairret ardro leh er houvand nehué.

Mæs rai hir vehé d'ein larèt d'oh ol en treu caër bun nes groeit, ha ne mès chet chuè calz a amzer; redé d'ein monnèt aben, d'ul leàu a vamen, de veniguein ur guér sàuet a nehue, hanhuet *Sant-Ferdinand*, ha quenteh achihue me vro en ur venguein cloh Sant-Simon ha Sant-Jud, é Koléah.

Scribnet em boé neoah, dé ha dé, ol er peh e mès groeit ha güelet a boudé ma on é troein dré me escobty. Me chonje e oé cass d'oh me mercheu eid ou laquat é livr brediah er Fé; mæs güélét e ran erhoalh e rinquehent rai a léh, ha rac-cé ne gassan d'oh meit darn a nehai; ne vou qnet marcé quement a bén dehai, mæs ne sellet quet a dost guet-n-eiu.

Dihlacet ag er guér a Alger en niguêntvéd dé a vis imbril, me mès trézet er mor guet calz a boén hag a riscl eit doarein é Bone, ker vras é péhani é ma bet sant Augustin escoh güéharal : gnélet e mes é ilis a blad, ha me halon en des laret : ret e von hi sehmel. En eih-ar-n-uiguênd ag er memb mis é arrihuen én ur gnér hanbuet Calle, é péhani n'en d'on qnet bet hoah beta bermen. Beniguet e mès inou un ilis sauet én inour de sant Cyprian, tostik d'el léh é péhani é oe bet laqneit d'er marhue. Groeit e mès ehué hélêan nehué de gouil sant Jâq ha sant Marien, patrom a Gonstantine, a béhani en e mès cavet er relégueu santel; laqueit e mès ér harræs-cé ur person hag e zou bet güéharal mæstr cannoner ar vor; reit e mès er gonfirmation hag ehué er gommunion de baud-mad a bisqueterion corail, ha béniguet er mor a greis er mor memb, eit ma vou mad er bisquetereah-cé liessan laa a zangér.

Aben er betan dé a vai é oen én dro é Bone, goudé bout bet digueméret idan cohanieu en Arahéd, monnèt ha donnet. Loget e mès liès guet-hai, ha güélet e mès en ou dés ur galon vad ha ne glasquant meit er peah.

É pad eih dé goudé ne ziscüehen quet a vout ansouchet é huélét, guet er joé vrassan, er vad burhudus en dès groeit é mesq er bobl a Vone relégueu sant Augustin en dès degasset dehai hun Tad santel er Pab.

A huar mil dén e zou é kér, open mil en dès tosteit

d'er gommunion eit gobér on fasq. Er buarvèd dé a vai, gouil sautès Moniq, mam sant Augustin, me mès croneèt, idan hé goarnation, ur gompagnoneab a boberion vad eit secour er beurerion hag er ré clan ; open huéh-niguênd iutrou en dès hum verchet ên-hi ag en dé quetan. Er memb dé me mès beniguet en hospital a guér, é pehani é quemerer ol er merhedigueu bemb tad na mam ag er hornad-cé ; quemêret e mès ehué banhueu en dud a Vone e zou a volanté vad de reiu un dra-benae ag ou madeu eit seuel un ilis nehué de saut Augustin, ba rah é tent d'hum verehein.

Quênt pêllat doh Bone, pehani ue huelein quet mui nu tazeu marcé, me mès veunet guélèt hoah ur huéh Ghelma, Villa-Victoriana, Tibilis, Announab, Ammam ha Mas-Koutin, kérieu caêr guébaral, maes hermen n'en de quet mui quer bourrabl ou guélèt; ne gavér ên-hai casi meit darneu couh mangoërien ar hèré é cresq en dreiu bag en deliâu. Cavet e mès neoah, ha vad en dès groeit quement-cé d'ein, cavet e mès é Villa-Serviliana, é Ghelma hag é Announab, tair ilis crechén en ou sâu. Pedet e mès guet rèspet ha devotion ar er bèieu e zou eu-bai pé tro-ba-tro debai, ar er restageu a nehai, hag chué dirae er groëz e ehom hoah merchet ar ou zâl.

Guet ur joé vras é on bet diguemêret é Gbelma drê er soudardèd hag ehué drê er bobl a guér, péré zou deit ol d'em guélèt é cambr vras on hospital uehué, él ma ta hugalé de huélèt on zad guet birreab ha carantè. Un ær pé dihue é raug en em boé laret ér memb cambr en overen eu inour de *Bossidius*, dehuéhau Escob a Galam, péhani e zou bet ami de S. Augustin, en dès scribuet é vnhé bag e zou bet ér scôl guetbon. Ol er soudardèd, a guement ma bellé er gambr vras-ce ou hemér, e zou bet ên overen; reit e mès

én-bi er gommunion ba gondé er vadient de buar a vngalé. Nag a amzér e zon a houdé n'en dé qnet bet offret amen er saerefice adorabl ag en overen! A hondé Possidius, trizèc pé puarzèc cand vlai-zon, banni n'en dés laret en overen amen que n'en dé mé, mé er hetan Escob catbolik deit ar é lerb ér hanton bro-men. Goulennet e mès sebnel a nebué er goub ilis, ba reit-vou d'ein men goulen. Lesel e rein unan a mem bélean eit chervige peb-eil-gueh Ghelma ha Sétif; bont e zou neoah dibue leau ha tri-ugnénd étré-z-hai, ha hoah goal-benteu. Bont e zou é Sétif ur ebapel nehué, sànet eid er soudardéd diar houlen ur general devot. Cavet-zou bet ebné en délen-men é Gbelma ur groéz ærem bras mad hag é stad vad.

Ne mès cavet é Calle meit ur bandad benac a dud a guement e vé perpet er guer, ha deu vil pisquetaour coraïl péré e ve hessan er mæz, meit ha d'er gouyan vehe. Bout ou dès ur chapél, ha lausquet e mès én-hi er péh e zou requis eit laret en overen. État en ilis é vou groeit ur scôlage, hag un tamik péllob un hospital eid er venéh a urb sant Yehan; deja e oent é clasq er fondæzon a nebou.

É Bone, el leannési en dès ur chapel nehué. Païet e vou ur bélég eit chervige hospital er soudardéd ha larét en overen debai ol. Bout e vou enta pnemb bélég ér hornad bro-cé deit de vout erechén a nebué-zou.

Quentéb él ma on arribue én dro a Announah é Bone, en e mès laqueit de bouil eit monnét de brovince Constantine. Cavet e mès en guér-cé hag er vro tro-ha-tro perpet douguettob de zistroein doh er güir Doué. *Hassounah* e oé guet-n-ein, *Hassounah* me mab câret, rae me mes-ean gouniet d'er fé. Ag er vro-cé e ma sauet, ha chervige e ré d'ein eit devis me bonzeu debai hag ou ró-ind d'ein-mé. Eid er bueh quetan en

hum ziscoé én é vro a houdé m'en doé changet a lézen, ha groeit e zou bet dehou mui a zigueméŕ eit ne hellé bout én gorto. En ot e hré joe doh-t-hou, beta memb er penneu quetan ag er fal religion en dès quitteit. Sterdet e mès guet joé étré men divréh *Salah*, é vrér, crechén sonn el d'hou; bet-ou bet, el ur bugul mad bag un tad caranteus, e huelet er fameilleu vrassan; reit e mès er gonfirmation bag ou hetan communion de baud-mad a dud. El leannési e bra amen, él é peb léh, nr vad brassoh eit ne fehen laret. Güel-ar-huel é ha en hospitat a guér; sàuet e het dré en dud ag er vro, bag hun Tad santel er Pab en dès reit er glustreo eit bout laqueit én-hon. Queméret e vé abarh peb sort tud hag a bep sort religion; er memb sourcï e vé a nehai rah. En deieu ma oen inou, un Turq, a religion Mahomet, e laré d'el leannés e oé doh er remædein : « Ah ! perac ne bedès-té ehué ba Zoué a pe varhue unan-benac a hau-amb-ni, él ma hrès a pe varhue unan-benac ag er grechénion ? » Hag el leannés hum chervigeas a guement-cé eit remædein, ar un dro, er horv hag en inean.

Bout e zou tri bélég er guer-vam-cé ag er sàu-hiaul; ur menah eit gobér seül d'er bautred vihan crechenion, arabéd pé julifed; nr vràu a ilis e zon inou; bout-zou dihue chapel a-hend-aral, unan én hospital hag un aral é ty er véleàn. Er vam-ilis e zou bet güèharal tampl sacrilege er hoarnérion Turq; hinihue en dé é splann ar el lein a nebi croez Jesus-Chronist, eit larét d'er guér ha d'en ol tro-ha-tro é teliant donnét de vont crechénion. Badcet e mès ur bloh aveid en ilis-cé; er general-goarnour en dès vennet bout pærein dehou. Ur mah a Arabéd e oé deit de huélet er hadéein; chom e rènt bàmet é scllét er pélt n'ou doé quet güelet biscoah. *El-Arab*, er mæstr a nchai, e oé crapet ar ziscoai unan ag é soudardéd eit güelet güel.

Hilleih a dud, memb a vesq er sondardèd, en dès groeit ou fasq; n'en dès chet amen calz open mil crechén. Gout e ret en eu dès open puemh caud croaidur Arah receuet er vadièut en danger a varhue : cleuet e hoès ehué larèt en e mès groeit goarn, guet er merchen scrihuet ar nehou (ag er hlai 259), er roh a lein pehani é oè het taulet ér reuièr Rummel penneu er Vartyrèd e zon bet laqueit inou d'er marhne eid er fé bontzou tostik huézèc cand vlai. Cavet e mès ou reléguen santel ha m'ou goarnou guet sourci. Me garehé ehuè bout eurus erhoalh eit goarn éu é sàu er pèn ihuellan a gouh ilis Constantin e zou hoah é plom étal ea hospital; er pennad aral e zou bet discarret a houde tri hlai-zou.

E Philippeville, ur bohl mad e oé doh m'eu gortoz; hum néhanceiu e rent a zivout en amzèr de zonuèt. Guélet e mès ou ilis, pé quéntoh en ty planche e chervige hoah dehai eid ilis; het-on het ehuè én ur vrâu a chapel é hospital er soudardèd, hag é ilisik el leanuési ag er scôtage crechén; beniguet e mès-ind rah. Paud-mad a vugalé en dès groeit ou hetan communion; hilleih aral, ha guet-hai bantèr-haud soudard ha quement aral a vartelodèd, ouaidet mad ha dislihuet dré er mor, en dès recenet er sacremant a confirmation.

Mar lausquamh a costé er sourdardèd e zou é kèr, hag un troh e zon a nehai, ne gavamh quet calz meit puar mil dèn é Philippeville, ha hoah red-é laquat guet-hi Stora memb ha kérik Sant-Antoén. A zivout en Turquèd, n'en dès chet hanni amen. Tri bélég e zou é kèr; er hommunionen de Basq e zou bet amen quer stancq pé stancquoh aveid él lèh aral.

Ahen er puemb-ar-n-uiguènd a vis mai é oemb arré ar vor; mæs er huéh-men é oé aménoh aveid én achimant a imhril : gòèlèt e ren a ziabèl Collo bag hé ilis

turq quer bràu; güélet em boé hoab é raug hé arvor hag hé mæzeu caër, én amzér ma coéheut idan hur mæstroni. Quemérét em boé inou sourci a gand dén goal-houliet ér brézel; gonde em bout stanquet ou goaid me laqué confort én ou halon, hag é bré ou douguein de Philippeville ar el læstr *er Sphinx*; bet-ou bet ebué é Gigelly; badéet e mès inou billeih a vugalé, confirmet mar-a-unan aral ha groeit dibue æreden : épad en amzér-zé, el læstr ar béhani é oemb deit e denné er hannon ar en Turquéd; *Hassounah*, me hroaidur ér fé ha men devisour, scoeit guet ur boléd tré ma vrézellé gnet courage, e gouéhé bautér-varbue, vagannet. Güelleit é dehou a huerço, a drugairé Doué.

E Gigelly é hès ardro puar hand dén é kér, hag en hantér muyoh a soudardéd. En hospital e zou eaër hag e vérit bout sellet; n'en dé quet hoah achihue. Bout e zou open tribueh mis en e mès hanhuet ur Person eid er guér-men; monnèt e ra etré peb dihue-hueh de huélét é bobl; mæs ne hell quet hoah chom é lod guet-hai, rac n'en dés ebet a dy aveit-hou, nag a ilis aveid er grechénion.

Ne mès groeit meit tremeiu é Bougie; bé ilisik e zou jaugeabl; er Person e zou eurus inou. N'eu dés meit tri pé puar hand dén é kér, hag, él é Gigelly, en hantér muyoh a soudardéd; puemzéc leàu mer pedost e zou étré en nihue guér-men.

D'en eib ar-n-uguénd e toaren én Alger; beniguet e mès, ên ur arrihue, chapel en hospital. Beniguet em boé, quént diblaec, ilis nehué en Intron-Varia-er-Victoér, chapel el Lazaristed, hani Misericord, hani Kouba, hani Calon saeret Jesus ha Mari bag hani en Énevaded. Guet en ilisieu nehué-zé é hès deja é Alger huézéc ilis pe chapel, hemb couz a ré er bérieu nehué

e sàuèr tro-ha-tro d'Alger, hag e mès beniguet a houdé.

Mæs penaus conz d'oh ag er retræd bêleau bun nes groeit? Deieu santel ha bourrus, allas! tremeinet rai fonnabl! Tregond belég e uemb; ne oemb quet rab ag ur memb bro, ba neoah ne hremb meid ur fameil. Ty en Escob e oé deit de vout ur semiuèr; doh ur memb taul e quemérémb hur predeu el bredér. Tuemmet e re hur halonen ha carguein e rent a iutampi é cleuet conzeu gredus hur predegour santel; renenéet hun nès ol, ên ul lod, er promesseu sacret bur boé groeit pe oemb bet bêléguet, ba caunet a galon, eit goulenn ou secour, litanieu ol er Sænt ag en Afriq a here ca e mes clasquet er relegueu santel beta quen e mès ind cavet (un hantér-handad beuac e mès cavet bet bermen). En déieu arlerh e on bet ê veuigein ilis Sant-Eugène, é Prariah, hanį Sautés-Philomène, é Byr-Kadem, etc. Hoah ur huêh, bourraplet déieu, ou sellét e ran él er ré caërrau e mes tremeinet a houdé ma on Escob.

Ne oé quet hoah couh-achibue en déieu-cé a pe zi-blacen arré eit mouêt, tréz-ha-tréz d'er mannéieu Atlas, d'er guer a Védéah. Caërret un ilis e zou iuou! ne vanq nitra dehi. Er groéz e splann el léh ihuellan a uchi; mæs quéut pêl é splannou ar hep ker én Afrik.

É mesq er vugalé e mès badéet é Médéah, u'ancoé-hein quet conz d'oh ag ur vrânig a verh Arab. Goa-rantet doh-er marhue dré unan ag hur soudardéd, é pad brezel *Smala*, (he hoër e oé het labet étal d'hi ea ur yonnet er mæz a goban hé zad eit hoari guet-hi). Quen-téh él ma oé achihue er brézel ha quemérét ker, er soudardéd e zas de gueniguein er verbik-cé d'ein, él el loden prisussan ou doé quemérét. N'aucoéhan quet ehué ur Juiflik bihan e zégassas é vam bag ur Juivés aral ag ou berent dedal er memb autær eit bout badéet; ur vandeu Juiffed e oé éu dro d'ein doh me sellét hag e chomé bâmet.

En hnéh a vis æst é trézen arré er mannéieu ; é heñ de Vilianah én ur dremein diar er manné ihuél *Mouzaya.* Bourraplet un nozeah, en noz étré er seih hag en eih a vis æst, tremeinet é mesq er *Gabyléd!* ar er plous fresq, idan er stiréd, doh splandér ul loër-gancaër! En dé arlerh, en eih, dé pên-blai a me hetan communion, quentéh él ma oen arrihue ar lein er manné, m'bum daulas ar man deulin, él léh ihuellan em boé cavet; m'bum laquas de bedein eid er ré en doé hrézellet inou quel liès ha guet quement a gourage; me hlubé guet men dareu ou isquern cuhet idan er bruk hag er groah-lann.... Nezé, guet ur voéh deuhanteret, mæs crihuen ma mès guellet, me mès beniguet, en ur asten me broez, hag er mannéieu-zé hag er vro bras hemb som e zou tro-ha-tro, ha memb betag er mor-hont pêl a béhani é laré unan a leigné er roue a France, én ur asten drest-hon é glean goleit a hloër : « Mor, te vou de France! » Ha laret e mès chué, én ur asten drest-hai me hroéz, é scüll ar nehai goaid Jesus-Chrouist : « Bro, guéharal hemb güir Doué, te vou bermen crechén! »

Laret e mès en overen un tamik gondé, én tural ag er manné, quént ma arrihuér guet er hoéd olivéd, hanäuet guet en ol, é placen er groéz : déc ær oé nezé. Laqueit én hou chonge é huélér grohieu donn crouisset ér rehér memb, é péré é ma splann de huélèt é hès het tud é chom, deustou ma hès hilleih a gand vlaiadeu a houde; hag a drest er rehér-ce, ur groéz, é güirioné ur groéz crechén, ur groéz é creis hodeu lauréros cargnet a vlen e daulé ur boust huéc; a zoh troéd er groéz é sâu ur piquol fegnézen e streàu a drest-hi hé barreu bras, haval doh vent un ilis, ha tostik d'inou é rid, idan barren coéd goleit a vleu, ur hoaih deur hanbuet *Ouéd-el-Bouroumi* (goaih tad er Grechénion).

Mæs deja unan ag hur soudardèd Turq e rudellé guet poën er mein ar behani é vou sanet en autær; un aral e sàu tan guet è aquehut hag e alume er goleu eid en overen; un drivèd e zischen het rioleu er Bonroumi eit carguein à zeur sclær er huretteu figùernus; plantein e rér é scareu er rehèr er piletteu ha harreu goleit a vleu eit chervige de voquetteu; divlaueîn e rér harreu aral ha streaueîn e rér bleu ha boquetteu idan me zreid ha tro-ha-tro d'en autær, el é Sul er Sacremant. Quemèret e mès men gusquemanteu ilis er ré caerran, men gusquemanteu Escob; staguet-è me bross doh un dreinein è mesq er barreu ressin ha hoquetteu e zischen doh er rehèr; larêt e ran en overen én ur chongeal èm hètan communion !... Pedet e mès ehué eid er re e zou marhue a huerço én dachen-men hurhudet; pedet e mès eit Crechénion queih couchet güeharal é sclavage en Turquèd, hag e oé het laqueit de lahourat ér vinglè-coulvr e oé tostig amen; pedet e mès eid ol er ré eit pèré è telien pedein én un dé quer caer, eid en Afrik, eid ohhui ehué, tud a vrediah er Fe; ya, eid oh-hui de bèré é teliamb mil hennoh eid en ol vad e hoès groeit d'emb hag e ret hoah bamdé !

Larèt e rér, a pe dremeinas dré-men, eid er bueh quetan, hur soudarded-ni, goleit hoah a hoaid en anemisèd, goude ou devout dischennet manné en *Téniah*, ha ma oent arrihue ér bleinen-men, e oe bet clenet guet-hai un huad a joë hag en doè padet pël: é oent é saludein er groëz-men e laqué confort ha fiance én ou haloneu !

Ret-oè quittat el lèh-cè quer bourrabl; quemèr e ramh enta bur roncèd, ha flalhet hun nès de mounèt, casi hemh arsàu, hemh gout mad mén é hemh, e pad uiguénd ær, idan en hiaul tuémman, spelhet guet er

sêhéd, hantér-varhue gnet er boên : ha neoah, ne vern é peb lèb é tremeinemb, é vezemb digueméret èl amièd; é peb lèb é couêhé ar-n-amb bennoh en dud queih-cé, èl pe vehemb bet bélean ag ou bro. Dalhet hun nès èl-cé de ridèc bet que n'en d'emb arrihue é Milianah. Mal e oé d'emb arrihue : losquet-oé hun deourn hag hur face d'en tuemder ag er hiaul ; unan ag hur roncèd e oé chomet crevet ar en hent, hag er réral ne vennent quet mui querhèt.

Monnet e ren de Vilianah eit béiein inou un officour soudardèd ag er ré dizonchan, unan a men güellan amièd, é hen de larèt mem brér, rac ma oemb sànet ag er memb bro. Marbue-é pèl-mad dob-t-hi, mouguet idan er bod loré-ros, ampouisonet dré er vlaz ag ou boquetten quen traitour, deustou m'é mant quer bràu de huétèt. El-cé é ma plijadurieu er bed ! Monnet e ren chuê d'inou eit güélèt hur soudardèd elan ba rein debai confort, eit badéein bugalé, ha campen un ilis d'er person nebue é mès hanhuet eit sant Adéodat, é Milianah, hag e arribaou quênt pèl.

Quênt diblace a Vilianah, en uinécvèd dé a vis æst, quenteb èl goleu-dé, e oen ar men deulin, ar lein manné Zacebar, en ihuellan ag er vro-men. Goleit-oé en doar a voquetteu glouéhet en doé streàuet inou er soudardèd. Tostik d'ein e oé nr hlos ou doé grocit eit cuhein dob en èneberion ha parrat dob-t-hai a dremein ; èn tu diauvès a nehon, er soudardèd e sàué un autær èn un taul ha casi quênt m'en doé tèhet d'ein ou güélèt, e pad ma cbeleuen doh boèh mélodius er musiq e gleuen a ziabarh ; er general Rèven, é officerion quetan ha rab er soudardèd guet-bai, e grapé doh er manné eit donnèt d'en overen. Laret e mès bi dehai, ha laret arré, èl brepet, nepas hemb quin aveit hai, mæs chuê eid ol er ré en dès collet ou buhé é

tigueor d'emb eu hent ag er vro-men : eaërret ur garg!

Un ær arlerh é tichennemb er manné dré un heut arat. Deu-zé goudé é arrihuen én dro é Alger. Chomet-on er guér Gouil-Maria-creis-Æst. Cannet e mès en officeu en dé-cé cid inourein er Huërhiès glorius Vari, oueit de lein en nean, hag en dé-cé memb, er pnemzèc a vis æst, ardro eih ær de noz, é on diblacet arré eit derhel attàu d'hobér en dro a me escobty, én tu doh er huh-hiaul.

Er guetan kêr ma on bet e zon Cherchell, hanhuet gùebaral Julia-Cæsarea. Bout e zou ur vrâu a ilis inou, un ilis a den-croëz; gùelet e mès hé hospital bras meurbet; douguet-é ar nandée-ha-puar-uiguênd piler mein ag er ré vrâuan; é amzèr er Romænèd é ma bet groeit. Ardro puemb cand den e zou é kêr, hemb conz ag er soudarded; mélein e rant ol ou ferson, ha coutant bras ind a nebou, er soudardèd él er rérall.

Goudé Cherchell é on bet é Ténès, gùebaral Cartenna; a inou é on oueit d'Orléansville, péhani ne hra hoah meit sehuel a zan couh mangoërien ur guér arat; bet on bet chué é Monstaganem hag é Mazagran, péré e greaq hag e binhuiqna bamdé : en doar ar er mæzeu tro-ha-tro e zou quen drn hag e zoug quement a vlaiad! Bout e zou é Monstaganem ardro deu vil dèn hag un armé soudardèd. Ur handad benae a vugalé Arab, én danger a varhue, e zou bet badéet inou er prantadeu-men dehuehan; ind é hoah er re guetan!

Beta bermen u'em boé quet guellet gùèlèt, meit ur hueh benae én amzèr, Arzew, hanhnet Arsenaria é amzèr er Romænèd; deit-é er guer-zé do vont hantet mad bermen, dré arben er marbaden erihne e ve énhi ar er grein hag ar en halên. Laqueit hun nès hi idan goarnation en apostol sant Jàq, hag én amzèr de zonnèt hé ilisik e vou cherviget jaugeabl dré unan a vêlean Oran.

Güélét e ran hoah ur huéh Oran, en eil kér erecbén ag en eseobty; rae ma hès én-hi pedost nâu mil catholik. Couvand el leannesi a urh en Drindèd e vleu attàu güel-ar-buel hag e hra ur vad bras é Oran; ur blaizou en e més beniguet chapel er bouvand-cé. En ilisparræs, güebaral ehapel ur bouvand leannesi spagnol, ne oé quet bras erhoalh, n'en dé én-hi meit ur handad benac a dud; reit bun nès-bi d'en hospital caër e vér é sebuel è kér, ha bet hun nes bet én bè léh ur gaër a ilis e oe bet bermen d'en Turquèd.

Reit e mès ou goulen d'er bobl a Vers-el-kébir (Porhmor-bras). En dud-cé e vihué diaguènt ar er mor, én ou bâguen; bermen é hès puar band a nehai hag e vibue ar zoar, un tri handad benac e ehom hoah ar vor én ou bâgueu. Er gouyan men tremeinet, eit rein debai, revé ma hellen, er peh ou doé goulennet quel liès, é ma bet laret en overen debai ar ul læstr, én abri idan er bastel; el læstri aral en doé tosteit güellau ma hellent; güelèt e vezé ar er ponteu, ar er güerni, ar en dileyeu ur bobl tud curus ha lan a joé, rac ma hellent cleuét en overen. Ebué, nag a gonfort ou dès bet er blai-men a p'ou dès m'en güelet é arribue én ou mesq eit gobèr er memb tra! É berrik amzér en ou doé aprestet rah en treu. Ol el læstri e oé vastinguet, en amzér e oé caër bras; arribue e bren én ur vâg vasting é rang hag ardran; neigeal e ré ar er mor cloar ba qner plein él ur bniren; ar læstri er roné é hoarie en tambonrineu hag en trompetteu spis; ar zoar er hlebir ne zisenebent qnet a sonnein; ol en dud en doé gusquet ou saïen aulliée : ur martelod, ouaidet mad, er groéz a inour doh é gosté, e chervigé d'ein de regrestinour; er maire, martelod chue güébaral, e oé é pèn ol en treu, hag e bre é vichér guet joe hag intampi gredus.

Er buemzèc a Huenbolon.

É couz d'ob a unan ag eu déieu dehuéhan a me zro Escoh, me laré é oè unan ag eu déieu caërran e mès tremeinet ém escohty; petra e lareiu-mé enta ag en deuéh a zéh é Staouëli, é Saut-Ferdinand? Bourreiu e rau é couz d'oh a nehou : cheleuet-mé hoah enta. Ol eu dud ag er hantou en doè hum zastumet é Staouëli, én dro d'er veuéh Trapistèd, hag ebué guet-hai er general-goarnour ag er vro guet er peuneu quetan ag é armé. Ne hremb ol meit unan, rac n'hur boé rah meit ur memb caranté hag ur memb hoant, guëlèt er bobl queih-men eurus idan goaruation er religion a greché-neah. Laqueit hun nès enta én é léh er hetan meiu a gonvant er veuéh; huu deouru eu dès rudellet er mein hras-cé, labouret a huerço dré varhollen er Romænèd; azéet hun nès eau ar er gulé a hoaru hag a vantal; scüilet e mès ar nehou eu deur beniguet, hag ebué me fedenneu gredussan guet eu dareu a joé e ridé a men deulegad. Predéguet e mès ueze un tamik; lausquet e mès me halon tinerreit de gouz doh caloneu mem bredèr; laret e mès eu overeu, ha pedet me Salvèr, a pe oè ar eu autær, de durel é venuoh ar eu dachenneu quer brudet a vremau.

Queutéh él ma oè achihue eu overeu, er veuéh, stouyet tro-ha-tro d'eu autær, hum daul ar ou face d'eu doar, ha larèt e ramb quevret, guet ur galon gredus : *Laudate Dominum..... quoniam confirmata est super nos misericordia ejus* : Mèlet Doué ! ... lausquet en dès é visericord brassau de gouéh ar-n-namb. — Hun deulegad e spié a ziabèl bé er Grechènèa test sautel a guement a vrudeu caër, ha me houlennè guet

hon, dré me chonge, mar en doé guélet hiscoah quement aral? En tural d'er hé-cé é huélemb couh mangoërieu discarret er guér a Dipasa, guéharal hemb hé far eit bout sonn ér fé; guélét e remb ehué tonr güen Sidi-Ferruch. Lezel a ren me sperêd de valé ar en treuzé ha d'hobér chongeu a gonfort, idan goard en Eutru Doué, a pe zas d'unan ag er puarzéc memb e oé touchant a hlad dirac en autær, larêt d'emb é oé soudard ér hlai 1830, en huehvéd regemant ar-n-uiguénd, hag en doé ehué hrézelleit é Staouëli, él leh-eé memb é péhani er hum gavemb; é zeourn en doé laboureł ehué eit sehuel er hlos é péhani e oemb hag é pehani en doé-ean, en dé-cé memb, quênt goleu-dé, receuet er gommunion a zorn en tad Françæs Regis, é supérior. Er hlos-eé é vou héiet ol er ré e galvou en Eutru Doué de gouvant *Staoueli*; er venéh en dès ean choéget aid ou benéd.

É tan a gonz a Dipasa, kær gaër guéharal, ha hrudet mad rac mé ma het hemb he far eit bont sonn ér fé a grechénean. Er bohl ag er guér-zé en dès bet hilleih a drehilleu d'andur a balamort d'hé fideldæt. Er hlai puar hand puar-ha-puar-uiguénd, ur roué hemb fé, hanhuet *Uméric*, e vennas rein dehai un escob huguenaud *(Arien)*. Quenteh él ma tas dehai gout ó oé arrihue er fal escob-cé, ind e zastumas er muihan hâgueu ou doé gnellet eit trêhein de ranteleah Spagn: güel oé bet gnet-hai quittat ou hro eit troein eain d'ou fé. Mæs n'on doé qnet gnellet divroein rah: ha quentéh él m'en doé cleuet er roue tyrant er peh en doé groeit lod ag er bohl-cé, é cresquas é fallanté hag é gounar. Cass e ras d'ou havouet un dén ag é herh, de béhani en en doé reit mæstroni hag un armé a béh a soudardéd eit gronnein Tipasa. Ol er Gatholiked sonn ér fé, güir vredér d'er re en doé divroet, o zou stleiget

ar en dachen vrassan a guér; larét e rér hoah dehai, eid er huéh dehuéhan, pléguein d'en escob plous e zou dégasset dehai: hanni ne vennas er gobér! Quoutéh, hemb difforh unan hemb quin, e trohér dehai ol ou dorn déheu hag ou zead. Mæs, ô tra souébus! eonz e rant el-quênt, hag avouéein e rant hoah a voéh ihuel er fé a grechéneah guet mui a gonrage eit biseoah. Ou disparti e rer en eit doh éguilé; streânet-iud é peb léh dre er sau-hiaul; mæs, beta ou marhue, é maat bet sellet guet en ol él güir vartyréd d'er fé a grechéneah, hag en ol, er brineèd querclous él er pobleu, en dès aveit-bai eu ansouëh hag er respet brassan.

Eu ur achihue, me larou d'ob eu e mès hantèr-band mil dên catholik ém escoby, aben dèc mis a vameu en em bou tri-uiguênd mil, hemb conz a buar-uiguênd mil a soudarded. Revé er péh e mès eleuet guet tud hag er gouyé mad, bout-zou a hend-aral puemb pé huéh milion a dud péré n'en dint quet erecbénion. O men Doué! nag a ineaneu! Abrest en em bou pom hantèr-band ilis pé chapél, ur seminèr bras, é péhani é hès deja un nebèd tud youancq; ur scôlage eid er gloêregued; buézèc-ha-puar-niguênd a école-dèd, pautréd ha merhèd, é ty léaunèsi Sant-Uissant hag é léb aral; tair compagnouneah Intronéd-gohérerion-vad, a béré é hès pedost puar hand; buézèc couvaud e péré é hès puemzèc-ba-tri-uiguênd leaunès, lod eit disquein en dud youancq, lod eit cass secour d'er beurerion ha d'er ré clau; lod eid intennein er merhèd fariet, lod tyér a bénigen, lod eit disquein mi-ehérien; bont-zou ehué deuzèc-ha-tri-uiguênd menab ha huéh-ha-tri-niguênd bélèg, én ul laquat guet-bai en trapisted. De hihue é omb-ni deléour a ol er spleit-cé? De Zoue, rae a Zoué é tant quetan. De bihue arlerh

Doué? d'en œvre a Vrediah er Fé. Reit enta, reit gnet-n-emb hou pennoh de Zoué; laret d'hou predér, laret de ol er ré e zon ér vrediah santel-zé rein guet-n-oh ou bennoh dehon, ha laramb ol qoevret, laramb hoah ur huéh, laramb perpet: *Laudate Dominum, omnes gentes, .... omnes populi... quoniam confirmata est super nos misericordia ejus:* Mélet Doué, ol pobleu, ol tud ag en doar, rac mé ma disebennet é visericord ar-n-amb.

En inour e mès d'hou saludein.

† ANTOÉN-ADOLPHE, *Escob a Alger.*

# Missioneu ag er Sàu-hiaul.

## ESCOBTY BABYLON.

*Lod ag ul liër scrihuet dré en eutru* TRIOCHE, *Escob a Vabylon, d'en eutru Presidant ag er honseil a Lyon.*

Bagdad, er seihvèd dé a vis Merh 1845.

EUTRU PRESIDANT,

Deustou péh quer hras hoant em boé de monnét d'em hent a Alep, aveit trézein en deserh ag er Mesopotami, ne mès chet guellet er gobér quer hean èl m'em behé vennet. Cand ha cand tra em farré herpet. Hun laquat e ramb èlqnênt en hent d'en trizéc a galangouyan, de dair ær de vitin. Er betan tra e hra hun ambruguerion e zou het hur fari a bad un ær a béh caër, ha ne veèh quet souehet, rac en deserh e za hetag en doreu a Alep. Calon mab-dèn e hum chairr é huélèt n'en dès nitra èn un doar quel ledan, é péhani ne vehè iseuèh a dra erhet, a pe vehé vennet el labourat.

En un deserh èl-cé ue vèr quet rai hardéh; ni e goutas euta pégucment e oemb a dud, ha ni e gavas é oemb ur vanden vad.

Aben en auderhue é oemb cobauet étal ur guérik en doé tyér carré dré er gueas ha goal-izel, ha rond dré el lein él ur honnet guen. Mæs petra e hra d'embùi en tyér? Doué u'en des ean reit d'emb aveit tuén en neau e hellamb sellèt guet é dreu caër ha souéhus? Épad ma astennou en eerh è vantel huen ar galz a vroieu aral, ni e gavou ameu un uozeoh bourrahl ag eu nehue amzér.

D'er huarzèc, ni e guèrh perpet eu uu doar plein. Ar hun hêut e huèler lair kèr hantér gouehet, hag er ré e chomé èn-hai e zou oueit de lehieu aral. Chetui penaus é ma el loden vrassan ag en Turqui. Bamdé é cresq en nivèr ag en tyér couèhet, hag hanni n'en da d'ou sehuel; hag ehué truhêcquet ur vro! pas ur huen, pas ur hoquet glas ne huèl en deulegad.

En trenoz, memh hro, memh treu èl en dé quènt. Deustou d'en hoant em hehé da monnet pèlloh, requis é d'ein arrest é cours abalamort d en deur e zou tost; a vameu de Vir ne gavèr mameu erhet, ha u'helle-hemb quet arrihue hetag inou hiueah. Aveit hum zigol, ni hum laquou èn hênt de zihue ær arlerh ereisuoz, deustou ne hoal splaunou quet el loèr.

De holeu-do é spurmantamb er manuéieu a Vir; un herrad goudé ui e huélas er guèr. É ma é tor ur manné; hout-zou drest-hi ur hoh castel didamet; hé mangoërieu e zou hantér foudet; étal hé zreid é rid en Euphrat, pehani e zou él lèh-cé quel ledau èl'er Rhône.

Hiueah ue vehemh quet loget èl en nozieu aral; rac hun tud e zou oueit d'hum stalein en ur hroh vras, crouiset én ur herrèk, é pehani é ma oueit èu hur faug roucèd, izen, canvaled; quement-cé e zégass

chonje d'eiu ag er hroh a Vethléem. Er chervigeour ne zeli-can bout loget él é væstr?

Azé-é é tas d'em güélét mar-a-gathotik ag er guêr, péré, én ur gleuet é oé deit un Escob ag ou religion, o zas de larêt d'eiu péh quer bras dobér ou doe a secourieu spirituel. Me laras dehai ne oé quet erhoalh a gatholiqued ér vro aveid en dout perpet ur béleg én ou mesq; mæs, emé-mé debai, me gonzou dob er Vissionnerion latin a Orfa, ha me zou en gorto e teint ahoel étré peb dihue hueh d'hou cuélet. Er guirieuze ou bonsolas, hag él ma oé calz a nehai hag en doé hoant de govessat, me yas de dy unan a uehai hag ou cbeleuas. Ur joé vras e mès bet m'en dès Doué reit d'ein er græce de zaccor cbervige d'er ré guetan a me escobty e gavan ar me hént; rac Bir a zou ag eu tumen er guetan kér a escobty Babylon.

Open en uebéd fameilleu-cé catholik, bout e zou é Bir lilleih a armeniened hérétik péré, reve ma larér, e zistroehé d'er güir religion, p'en dehé ur Missioner mad d'er guér-zé. De zoujein-é ne zehé en iseuc'h a vêleau d'hobér debai turel termein d'ou honversion.

En niver ag er ré e zé guet-u-eiu e zou hoab cresquet é Bir; el-cé n'hun nes chet mui quement de zougein a berb en Arabéd ar'varh nag a ou lanceu. De greisté é hamb én ur guér bràuik mad é péhani e chom un herrad er voyagerion. Mæs, rac ma hès quement a dud ba n'en dès pèn erbet debai, é vou ret choége, aveit tremein en noz, étré er pennér é péhani é hès deu vil gavr, pé er hreuier é péré é rid el lonnéd distag-caër.

Etal el léh-cé é hès ur peh a fetan crouiset ér roh. Hi dout o ra tro-ha-tro de buemp pas ar-n-uigueûd a birdéd, ha paar a ledanded; discheu e rér én-hi dre uu dreguei en dès hauter-hand paseu. Ar er vangoër,

a dâl d'en dreguei é huélèr ur groéz tro-ha-tro de béhani é hès el ur gurunen, er péh e hrehé de gredein é ma crechénion-é en dès groeit er fetan-zé en amzér ag er brézelieu santel.

En un dostat de Orfa, ni e huélas er restajeu ag un hènt-pras crouisct én ur manne; el labourieu-zé ne ziscoant quet hoah bout het groeit dré Durqued. Ni e huélas Orfa én ur ziscorn ag ur flaguen. Bout e zou tri manne tro-ha-tro d'er guer. Ar lein er mannéieu-zé e hès castelleu brézel, hag é tor er mannéieu é hès hilleih a véyeu a bep sort. Goude hur hout groeit un distro hir aveit monnèt é kèr, me yas de togein d'er Gahecheined. N'en dès chet hoah güerço mé ma stalet er missionik-cé: hèh erhoalh mar dès deu vlai ma tas azé deu Gahechein spagnol. On hunan-gaër, hemb quin secour meit ou fianç é Doué hag ou gréd ne hell nitra discar, ind e zas de chom de Orfa. E hnélet er Frankéd èn ur guér é péhani ne oé quet aguènt unan hemh quin a nehai, én Turquèd e laquas er gurun de drousal drest ou fenneu. Ind e hras debai goabau ma hellent; goapereah, anjulieu, goal-daulieu, ne oé ancoéheit nitra ag en dra-zé én ou hevèr. Mar-a-huéh bruhud ne oent het flastret dré er yoheu vein tanlçt én ou hourd. Un dé ma trezé unan a nehai kèr, can e receuas un tèn lausquet a dost ar nehou; Doue e hoarnas é vubé dré viracl.

Dizez vehé cavouet ur beuranté vrassoh aveid ou hani; n'ou dès meit ur gambr aveit-hai ou deu. Er güellan cambr ag en tyik ou des qnemeret ar ferm e zou het groeit ur chapel a nehi. Er stad-cé e zou mad aveit gortoz; mæs en treu n'ellant qnet chom él-cé hemb gobér gueu d'er mission; rac, opeu ne hell ou chapel quemèr, ha hoah mab ar vah, er gatholiquèd e zou bermen é kèr, él ma vèr én gorto e tistroei d'er güir

religion calz a hérétiquéd, é ma requis cavouet ul léh frankoh.

Bout-zou é Orfa tro-ha-tro de zenzéc cand fameil hérétik, jacobitéd hag arméniénéd. En arméniénéd, péré e zou mui a nehai eid ag er réral, e seblant, a boudé un herrad amzér, clah distroein d'er religion catholik : er penneu ag er bobl en dés laret ou chonje quer splann ma n'hellér quet bout én arvar é vennant quement-cé a zevri. É sigur guelèt ou ilis, mæs é gùirioné aveit gout reih ou chonje, me yas guet er Vissionnerion de dy er Bélég de béhani en doé en Escob reit é bouvoérieu, én ur monnét de Gonstantiuopl. Ean em hassas d'é ilia. En ilis-cé e oé alleiget mad. Ind e ziscoas d'ein étal en ilis ur chapelik é pébani, é larér, é tremeinas sant Alexis ul loden ag é vuhé, a p'en das d'er sàn-hiaul aveit hum dén ag er bobanceu hag ag er plijadurieu ag er guér a Rom.

Neoah en doé hum streauet en nehuétéd é oé deit un Escob catholik de huélét en ilis ag en Arméni ; rac-cé ol er vélean, ba mar-a-fidel ag el lehieu tro-ha-tro, e zas en oll arlerh éguilé d'em guélét. Me gonzas doh-t-hai guet doustér hag e laras dehai : Jesus-Chrouist n'en dès meit un Ilis, él-cé ebué ne zehamb hur bout meit ur galon hag un inean ; ind e rescondas : plijgeèl guet Doue ma von él-cé ! hag ind e zas guet respet de voquein d'em dorn.

A vazé me yas él logeris ou dès groeit aveid on escub. Én ur monnét d'em hént, me ras d'er vélean un alezun aveid er ré peur, hag e hratas donnét inbèr aveit gobér guet-hai un hanauedigueah hirroh : ind e ziscoas bout coutant. Ul hiér e zou het scrihuet d'ein a nehué-zou a Orfa em sonna hoah ér chonje ne mès chet hum fariet ér greden em boé. Mar-a-guer arménien a ziar er mæzeu e zou tro-ha-tro de Orfa en dès ehué discoeit en

hoant on dès de hum laqaat a unan guet-n-emb : pligeèt guet Doué ma tei er pèl e vennè hur Salvér : Ne vou meit ur vanden hag ur hugul : *Unum ovile et unus pastor!*

Un displijadur vras e mès bet, rac n'hellen quet chom pèllob é Orfa guet eun a vout sompreuet drè er glàu bras e goueh d'er bource-zè. Laqueit e mès en deu zé e mès tremeinet inon é boulenn guet er Vissionnerion er stad é péhani é oè er gathohquèd, hag é laqaat reihtæt ér péh e hrè poén dehai. Quer peur èl me ma ou vestial, me ras ehué dehai mar-a-orlemant.

Penaus em bęhé-mé guellet chom hemb monnet de huélèt bé sant Ephrem, en doctor bras ag en Ilis a Syri. Nag un tarh ealon-é guélèt er mein e bolo restajeu quer prisus ètré deourn en hérétiqued.

Me yaa d'em hènt a Orfa d'en 21 a galan-gouyan guet er chonje ém halon de zonnet én dro quentéb èl ma hellein, aveit secour de zonnet de vad er chonjeu mad en dès Doué laqueit é caloneu en arménienéd hérétik.

En ur zonnet a Ziarbékir, me chonje e oé monnet, hemb larét nitra, de dy en eutru Boutros, lisbanhuet Natal; mæs deu vélég chaldéen en boé eavet étal en doreu ag er guér, e yas de larét é oemb deit.

Péh ur sonéh aveid on, én ur monnèt én dachen e zou tro-ha-tro d'en ilis, guélèt tolpet inou ul loden vras ag er bobl catholik. Ur vanden bugalé e gannas e rond, doh son elehir bihan ha cimbaleu, hymneu é inour en hani e zé a berh er Pab, hag er hassas é prehéeion, er groëz én é zorn, béta troëd en autær.

Diarbekir n'en dé quet ur vràu a guér. Èl é casi ol er hérieu ag en Turqui, en dianvès e zou alleiget ha guennet aveit rein de gredein é mant guel eit n'en d'int.

Me güittas a Ziarbekir er hetan dé ag en avènd, e

compagnoneah deu Escob. Goudé hur bont querhet epad tri de, ardro ereisté, ni e spurmantas Mardin. En hènt e gass d'er guér e zegass chonje ag er manéieu ag el Liban. Ur bard-leäu a zoh kér, me gavas en escob chaldéen hag en escob arménién, deit én arben d'ein guet lod ag er hohl.

Arlerh em hont laqueit reihtæt é calz a dreu e talle er boén, me ziscoas dehai penaus ne hra en Ilis catholik, é güirioné, nameit ur horv hag un inean, én ul lodein étre-z-hai er peh e gassé dehai ou hredér ag er hub-hiaul, hrediah er fé, él ur merche a hur garanté; nezé m'hum aprestas de güttat kér aveit monnét de Nisih, é péhani é on arlerh em hout querhet épad deu zé.

Nisih, ker güeharal hras, n'en dés binihue meit un nehedik tyér peur é péré e chom Kurdéd hag Arménienéd. Chairrein e ra er galon a pe chongér arlerh en dout leinet en histoér : azé é oé güeharal er gnêr-vam ag er Mésopotami, ineh de béhani é tastumas Sapor ol é soudarded a pe vennas hi hemèr. Gout e rer é oé het goarantet dré hedenneu sant Jâq, hé Escob. Me yas de huélét er restajeu ag un ilis couh ha caër, sàuet, revé lod, én inour de sant Jâq, ha, revé lod aral, dre en Escob santel-zé. Deustou m'en dé goleit en hantér a zoar, er peh e huelér e verche péh quer caër é bet. N'en dès meit er heur en dès hum hoaraet ér stad é péhapi é oé aguènt.

D'er seitéc, ardro en noz, me zischennas é Mossul, hanhuet güeharal Ninive. Én ul lier aral me scrihuon d'oh er peh e chom ag er guér-zé péhani e oé güeharal quer hras ha quer pinhuik.

Me mès en inour, etc.

† LAURANS, *Escob a Vabylon.*

# MISSIONEU AG EN OCÉANI,

## ÉN INISI A DU ER HUH-HIAUL

*Liér en tad* Chevron, *missionér apostolik, d'é guérent.*

Tonga, en huinée a vis gourhelin 1842.

Me Mam er garanté,

Me zou ur gûir perhindour ér vro-meu. A houdé-eu debuéban liér e mès scrihuet d'oh, me mes groeit ur voyage hir, ha chetu-mé e Tonga. Ne mès quet laret d'oh ul er vad em boé de larèt a zivout er grechenion nehué a Wallis; ha guet ur blijadur nehué é han de gonz d'oh hoah a nehai. Oueit-oen en huézec a vis mai, d'aprestein me farræsiéned eid ou hetan communion. Caërret un dé oé bet hennont! cribuet ur fe en dès er gueih inisegnis-cé! Achihue-oe guerço en overen goudé er gommunion hag hanni ne oé hoah deit ér mæz ag er chapel. E oent él tud collet dré er chonje ag ou bonheur. Coll e ren me foén è laret dehai hum denu un herradik benac; rèt-oé bet d'eign er gourheménein dehai a zevri, chomet vebent het inou, me grèd, bet en noz.

En tri ar-n-uiguénd a vis mai, é ma bet badéet

er roué guet mar-a-unan ag er vistr, péré en doéean gorteit eit recev er sacremant-cé ar en dro guethou. Goudé un dra quer caër de huélet, é oe bet hum gleuet eit ma chomezé en tad Viard guet en tad Bataillon, ha ma yehemb-ni, en neu dad servant, Roulleaux, en neu vrër meneh ha mé guet en eutru Escob vequèl-apostolik. Grateit en doé d'er roné é vezé bet oueit guet-hou a unan d'en al ag ou uisi diar en dro, eid assai gout doairé d'é vrër, e oé diblacet a Wallis é mis en avènd 1840, ar un tignolik guet mar-a-unan a Ouvea hag a Donga. Er roué e vennas cass guet-hou un tregondad ag é sujite; ni hur boé ehue guet-n-emb ur rumadik ag hur hatechimerion : er seib ar-n-uiguènd a vai é oemb diblacet. Anquinusset un disparti ! ne gleuen a bep-tu d'eign meit huaunad, bouil ha cri-forh : deuhantérein e ré me halon guet en anquin ! caër em boé derhel, men dar e ridé én drespet d'eign ! Mem bugalé a Sant-Perr e oé deit d'em güelet, eid er hnéb dehnéhan ! Péh ur galon vad ! digasset ou doe d'eign eit mem boyage mar-a-beb mihér ou doé groeit indmemh, mar-a-banérad fréh, hag un deu-uiguènad boutillad ivl ag en huéccan. Ou sellen carantéus, ou bonzeu birvoudus e drézé me halon ! Eid ou honsolein me ziscoé dehai en ucan, é péb lèh en bur bezé quéut pêl hum gavet a nehué, hemb eun erbet ag hum zisparti mui birhuiquin ! Ind e yas d'en ilis, hag ahout, deulinet, ind e horté enær ma vehen bet diblacet, eit larèt quenavou d'eign eid er hueh dehuéhan. Eid on-mé, guet cuu a ziscoein er vrastat ag er boéu e ré d'eign ou huitat, me ziblaças dre gub.

En trenoz ni e sànas en éhourieu hag e laquas de houil eit Futuna. Oh ! na guet a anquin en em boe mé bet e quittat, eit mad, mem bugalé a inisca

Wallis. Quént monnet ér mæz ag er stær, en tad Bataillon e zas d'em bréhatat eid er huéh dehuehan. Goah-d'er-hoah é teuhantéré me halon ; casi ne vouguen ; poén collet oe bet d'eign assai larèt quenavou dehou : men dar e ridé, mæs conz erbet ne hellen larét ; me zéad e oé chomet mud. Groeittob eid on, doh er boén e gavér é troein cain d'er ré e gârér, er belég santel-zé e ziscoas d'eign en nean, én ul larét : hoah ur sacrefice ! Nezé m'hum gavas crihueit dré er chonje ag er gonz-men en dés laret me Salvér : en n'emb e zei de droein cain aveid on d'é dad, d'é vam ha d'é vreder.... e gavou cand guéh istroh ér bed-men, hag er vuhé éternel ér bed-hont.

En trenoz ni e arrihuas é Futuna. Ér hetan tignol e oé tostik d'er vourh, en hum gavé unan a vultrerion en tad Chanel, hag én aral, en bani memb en doé discarret en taul a varhue ar hèn er martyr, Musu-Musu, sihoah ! rai hanauet. En dehuéhan-zé e oé roué ag ur hornad ag en inisen : deit-oé d'hur houviein de zischen en é dy, é péh leh er grechenion nehue a Ouvea en doé hum chairret eit tremein santélemant en dé ag er sul. Neoah n'en doé nehou couviet meit er roué a Wallis ; rai a véh eu doe, en dès-ean laret d'eign dehnéhatoh, eit convieín *quérent* en hani en doe bet er'goal-chanche de lahein ; deit-oe neoah hemb dongeance erbet, dré ma honyé reih-mad ne houi dorn er bélég scùill meit bennoheu, hag e vég meit conzeu a brab. Ni e yas én aud. O Doué ! peh ur hem bun nès ni cavet én inisenhont !

Hanad erhoalh-é en en doé marhue en eutrn Chanel blaouaibet en darn-mnihan ag en iniseguis ; mæs er vultrerion e oé rai grihue, ha ne oé groeit meit hnannadein ér galon hemb sannein grik. En drou-

gueu e gouchas ar nebai a berb Doué e bras muyoh a vrud, eit drespet er boble. Un herradik arlerh é oé bet guelet er roué é séhein ar é dreid, ba larem e rèt ne oé quet a sauve debou : tihue ha gaillard bras-oé, hag ean e zas é bèr-amzèr de vont seb ha trist blaonah. N'en doé mui meit en isili. Er hablussan ar é lerb, ne zaléas quet a zischen guet-hou ér bé. Er grueldæt ag é agoni e ziscoé splann é oé dorn en Eutru Doue ar nehou. Un berradik goudé é arrihuas en dén youank *Sam-Kélétoni* èn inisen : er hatechimour gredus-ce en doe quitteit Futnoa arlerh martyr en tad Chanel. Dré é furnés hag e avistæt, ean e zas de ben a achihue er péh en doé commancet marhue en neu væstr cablussan-hont. Hum hober e ras ur changemant bras ér spereden. Amied hag anemised, en ol e zé d'er paravi de zisquein lézen er gùir Doue devat er re en doe hi disquet guet en tad Chanel ; dilézet oé bet el leigneu e rét én inour d'er faus douééd ; er faus doueed ind-memb e oé bet losquet, hag eit discoein dirac en ol hanàuedigueab vad er vro é quever en hani en doe-ind convertisset, en hanter ag en inisen e guemeras eid ou roué, er hatechimour youank *Sam-Kélétoni*. Er roué youank-cé, open m'en dès un imur mad ha mei lan a gourage, en dés hoab un avistæt bras, dré m'en dès groeit calz a voyageu ar el læstri ag en Europ. Diærvehé cavouet en ol inisen-men un dén quer jaugeabl eit laquat ur bobl de vout eurus. Un hantèr aral e chomas a du guet *Musu-Musu* ; mæs eit-hai bout rannet é dihue loden, ne vibuent quet bihannob é peah, é hortoz e larent-ind, ma vezé bet arribue en outru Escob, eit hanhuein en hani e zelie bout roué é bnnan ; can e hanhuas *Sam-Kélétoni*, hag en ol er bemeras eid ou roué.

Quênt ma omb diblacet a Futuna, é ma bet badéet er roué *Sam-Kélétoni*, é voés hag é verhik. Ol er bobl e zas, en dar én ou deulegad, de houlen er memb græce : qnentéh ni hum laquas, er hatechimerion a Ouvéa ha ni, de labonrat eid achihue disquein debai er henteleu requissan ag el lézen a grechéneah ; ha déc dé goudé, en eutru Escob e hras er vadient hag er gonfirmation de buarzéc cand ag en iniseguis. En overen e oé bet laret é ty er rouanné-hont de bêré é vezé cherviget ur mis benac quênt, eid ou leign, beta puarzéc dén rostet. Dobér bras en doé en ty-hont a vout purifiet dré oaid précius un Doué en dés vennet merhuel aveit goarn ou buhé d'en dud e vezé laqueit d'er marhue eid inourein en diaulëd.

Ni e lansquas é Futuna en tadeu Servant ha Roulleaux guet er brér menab Marie Niziez, hag e laquas de bouil eid en inisen Tonga, é pé léh é omb arribue déc de-zou gnet en tregondad christenion nehué-hont hum gavé é Ouvéa hag en dés hon héliet d'ou bro. Arhoah vitin é ma deli d'eign monnet guet er brér Attale, de chom eit mad d'er hastel brezel, hanhuet Bér. Azé é hortein ur missionér aral e zei d'eign quênt pêl ag er Zéland-nehué.

En darn-muihan ag en dud a Donga e zou hoah payanned; bout-zou neoah calz a huguenaudéd pêre zou inep d'eign hag e fall debai m'em boutein d'en hént ; mæs er bayannéd zou a dn guet-n-eign hag e larc d'eign : « te ziscou ha lezen santel d'emb; te rei d'emb ha vénédiction, ha ni e varhuou ol eid ha tihuen. » — Caër en dou gobér en huguenaudéd, me méa a du guet-n-eign Doné, en darn-muihan ag en iniseguis hag er roué ean-memb, péhani me féd d'en bout truhé dob e sujête ha de zisquein debai me lézen santel. Pedet bardéb eid on ha quênt pêl inisen Tonga e von ol crechén. CHEVRON, *Mis.-apostoliq.*

*Lod a unan a lièreu en duchentil* Chopard *ha* Beaury, *bêlean a gompagnoneah er missioneu a Vês-bro, d'en eutru Escob* Courvezy, *vequêl apostolik a Valaisi.*

Téressa, er buarzéc a huavrér 1842.

Eutru Escob,

Chetu hon teu vissionêr youank é creis bon inisi, ha quetan hoant ou halonen, èl arribue, zou laret d'oh pen-d'er-bèn er péh e ell gober plijadur d'oh a zivout er mission nehué-men. Hinihue, èl en de ma tiblaceemb a Binang, ni e ell laret d'ob é omb eurus; denston de var-a-boên bun nès cavet, ni e ell trugarequat Doue.

N'en d'omb quet bet goal hêl é trézein er mor. Aben eih dé ni e spurmantas en inisi. Hur chonjeoé monnet trè de Garnicobar. Mæs, èl m'en devoé en ahuêl, péhani e oé dret aben, hun taulet trema un inisen aral, hanhuet Téressa, er pilot e laras d'emb é oé qnerclous er gouivèd abont èl èl lèhieu aral, bag a bend-aral, ma ne rezent quet un digueméranad a han-amb, ni hur bezè gnellet boutein pèlloh. Rac-cè, d'er rien, en dri a guenvèr, goudé hur bout saludet tri ag en insisgnis e oé deit d'hur guèlêt d'er bonrh guet tignoligueu groeit guet gûi seronisel, ni e zoaras bag e yas, diar sabl tuèm que ne losqué, trema en tostan *Campon*. Er guér-zè, pehani zou

un hantér-æriad quérhet doh en aud, n'eu dès meit un déc logellik-heuae. Diæz-vehé d'eign larét d'oh péh quer souéhet ha peh quer bâmet oé het er gouivéd d'oh hur güélet; ind hur sellé hag hun disellé : ou gusquemant hag ou zyér e oé queu displeit que n'ellemh quet mirét a hober mar-a-vin-hoarh é turel me dehai. Haval doh hugalé, ind e oé quer eurius ha queu nehançus ma oé ret d'emh discoein dehai hun toqueu, hur paraplueu, ha betag hun dillad. Tiner-oé er joé hur hoé d'oh-t-hai dre en arhen ag er vin lan a zoustér hag a vadeleah ou doé, ha drès peb-tra, Eutru Esecoh, dré ma oemh het casset ëu ou mesq eit gobér volante Doué.

En trenoz unan a nehai e zas d'hun amhrugue; ni e hras un dro forh hir, abad péhani é cavemh sél-taul güi cocotier. Pe vezemb seuéh, ni e ziseuéhé én ou goasqueden hag hum laqué de hedein ha de larét hur breuiér; ur heden groeit ar zoar er gouivéd, e sehlaoté d'emh er güellan moyand d'ou gounit d'er güir Doue. Ni o venuas ebué sehuel ahont ur groéz! Ni hi laquas é lein ur huen, tostik-tra d'ur vinoten, arlerh hur hout hi divraset guellikan ma hellemh guet coutel vras hun amhregour. Quentéh, denlinet dirac er merche-zé a salvedigneah, hou teu vétég youank, Eutru Esecoh, e bedas a greis ou halon Salvér er bed de dorel é vénédictiou ar en inisi-men, ha de cheleuét er pedenneu e ret hui-memh eit chanche-vad er mission-men, a béhani en e hoès hur harguet. Marie, hur goarnourès hag hur mam, ne oé quet bet ancoéheit. Ni hum hloéstras a nehué d'hé halon herpet guérh ha santel, ha ni hi fedas de durel ur sél a drohé ar-a-amh hag ar er gueih tud a Nicohar.

Un herradik goude, ni a zistroas d'er vourh eit mounet deu zé arlerh d'éhoureiu dirac er helan quérik

ag en inisen. Abont é tas hoab paud-mad a houivèd d'hur guélet. Unan a nehai, mæstr a zén youank, péhani e houi un tamik er sauzon hag er portughès, dré mei bet é Goa ar ul læstr ag en Europ, e zas de gonz doh-emb qnentéb m'en doé hur gùélet. Gout e remb erhoalh cit rescond, en eutru Beanry, él langage quetan, ha mé én eil langage. A ziar en dé-eé ean hum gavas douguet bras aveid omb hag e hratas d'emb ur garanté doh péhani en en dès berpet dalbet mad. Ean-oé en doe hur hasset én doar, discoeit d'emb perhuéh en treu bràuan a guér, ha quenignet én é dyik, en ivage ordinær ag er vro, de laréd-é, deur coco. Ni en bélias ar lein er manné doh tor péhani é ma er guér. A inou é oé ur blijadur gûélet rah er vro. Ni e gonzas dehon a sehued abont nn tyik aveid omb : ean e vennas hum gleuet guet er penneu-quetan ag el léh ; ind e ziscoas bout forh joéius a rein hur goulen d'emb. Betac azé é té mad aquèrh guet-n-emb. Larein e rent d'emb ne houlennent quet gùel eid hnr goarn én inisen, deustou ne honyent quet eit gobér petra e bellemb bout deit d'inon. Fariet vehemb het a vras p'hur behé bet digueoret rai hur halon d'er hetan digueméricu-zé ; rac a boén é oemb distroeit d'er vourh, ma bum chairras en ol penneu-hras ag er vro eid bum gleuet a zivoot er péh e oé d'hobér doh-emb. Martezé é vehent bet boah a du guet-n-emb quenavé un dén ag un inisen arat, hum gavé neze é Téressa, hag e afflenas er gouivèd, én nl larét dehai, mar dent hag hnn digueméir, é telient bout én gorto a verhuel. En den-zé, doh avis péhani en ou doé cheleuet rah, èn doé mareé cleuet conz ag er péh e arribuas é Carnicobar, arlerb ma tihlaças en duehentil Supriès ha Galabert. Ur voeen vras e zigouébas ér vro. Er vis-

sionerion e oé bet sellet el er pen-eaus ag er goal-aceidant-cé; ha tud er vro e zispennas ou zy. Ou dehuéhan guir e oé het enta de gueménein d'emb dihlace aben-caër.

En trenoz é tas hun ami youank de zigass d'emb en doairé : é dristedigueah, doh el larèt d'emb, e oé quer bras èl hun diæzemant-ni; rae, emé-ean, ma oé dejà erihue é garanté aveid omb, ha ni'en doé conzet billeib a du guet-n-emb. Petra vehé bet a han-amb-ni? Boutet ér mæz ag en inisen, ne hellemb qnet bout én gorto a chom pelloh ér vâg : er vartelodéd-hont ag er Chine n'hur goulennent mui. Conz e rent memb a durel hun treu ér mor. Ah! eutru Escob, assaiet gout e péh stad en hum gavemb. Bout doaret én inisen eit péhani en hur boé quel liès risclet hur bnbé, hemb guellein chom inou. Monnet d'un aral, er memb tra vehé bet d'emb. Ni e bouyé reib-mad é Carnicobar e vehé het hoab falloh d'emb. Hag attàu er mæstr ag er vâg ne venné quet nehou eleuet conz a monnet d'inou. Ha ret-vehe bet d'emb enta qnittat en inisi-cé, hemb gobér nitra quin meit ou guélet? Eun erboalh bun nès bet en tri dé ma padas er boen anquinus-cé; ha ni ne ellemb nitra eid er mirèt, nitra meit galhucin Doué d'hur secour. En eutru Beaury e laré guet huannad : men Doué! hou pet truhé doh-emb, ha me rescondé, amen!

Er fin Doué e guemèras truhé doh-emb hag e droas ealon en inisegnis a du guet-n-emb. En dén youank-hont, pehani e oé a nnan ag er guetan familleu ag er vro, e oé deit hoah d'hur guélèt. Ni en donguas hoah ur huéh de gonz aveid omb dirac é vroìs, ba de zìscoein dehai penaus en diguemér mad ou devezé groeit a han-amb e vehé bet aveit-hai ur ræson crihue de vout deit mad guet en dud ag en Europ. Er mæstr

ag er våg e laras ehuė e vezé deit dré en arben a han-amb, hilleih a læstri en devezé dégasset debai en ul treu a beré é oent dibourvæ, hag ou zroquet end ou heneu coco. Er boble a Deressa e cheleuas doh qnement-cè hag e ordrenas d'emb chom én ou inisen un herradik amzer, beta gout penaus vehé bet.

Hur joe e vihannas quênt pêl : mèn monnét ? n'hur boe logeris erbet ! En den youank a behani en hun oès dejà conzet quel lies, e zas arre d'hun tennein a boén. Ean bur pedas de zonnet d'e dy : allas ! calz a fallè ne oé haval doh ur palæs ! A guetan ni e gavè guet-n-emb ne oe quet tu de chom ahont hemb risclein a glanhoat guet er vlas e oé abarb ha guet en donger hur boé ! Eit cheminal, dor ha fenestr, ne oé meit un toul groeit er pignon : golèt-oé aquêrh a builer : nag en dé nag en air ne bellé donnet abarh. Rêt-oé bet d'emb élquént receu guet grat quenig er gouivehont, e ré d'emb er pêh en doé güellan. Rah er gueris, goassèd, merhed ha bugale, e hasté cass hun treu d'inou. Ni e hras ou goalh a vutum dehai, ha peb-unan hum gavé paiet mad ág é boén.

Ur buèh oueit én bul logellik, é oemb bet garmaget d'hum ziscoein d'er gueih tud-hont, bàmet dob hur güélet. Hur grohik e oé hemb arsàu carguet a dud e venné tonchein rah en tren e huélent, gout ou hanhue ha petra e hremb a nehai. Arrihue-oé en noz, hag attàu é tènt a vostat d'hur güélet; ne débemb quet rescond d'er pêb e houlennent. Scûéhein e hren guet-bai ba me vennas achihue : unan e honlennas guet-n-eign d'é dro : petra-é bennen ? ên ur ziscoein ul lampr em boé, me rescondas dehou : qué de gousquet; ean e gredas gout hanhue el lampr hag e yas bean d'el laret d'e amièd.

Ne houyan quet mar groent ur rejoeissance benac

én arben a han-amh; mæs er péb e houyan reih, rèt-oé het d'emb harz pad en noz doh er han blaouahussan e helleb bout cleuet. Ind e sonné hag e grollé ar dro ur gouahad tan, hag e saillé cazal-oh-cazal én ur grial él ma houyent.

Diæz-vehé d'emh, eutru Escob, larét d'oh rah er volanté vad hon nès guelet guet en inisegnis-men. Deu dyad tud, drest ol er réral, ag er ré guetan a guér, e ra d'emh merchen ag er garanté tinerran ind ou dès ag er mitin-men memb labet ha rostet un hoh aveid omb: queniguet zou bet d'emh nieu, yér ha fréh, ha rah en dra-ze a huellan calon ma heltent. En dén youank-hont quen douguet eid omh, e hrata é pourvæsi d'hun ol dohérieu: n'en dès nehon quin eun meit ma lamehemh ag é dy. Merhuel e rehé guet er boén, e lar-ean, pe zigouéché ur goalchanche benac guet-n-emh. El ma houér un tamik er sanzon hag er portughès, ean e rei hilleih a vad d'emh, eit disquein conz revé é vro; ha ni, eid en digoll ag é boén, ni e assaiou er gounit ag er ré guetan de Jesus-Chrouist.

Er pèn quetan-men e ra calon d'emb; mæs hemb gohér d'emh ancochat é ma e Doué hemb quin é ma hou espérance: eurus hinihue é creis er gueih tudmen, é gâramh dejà a greis hur halon, martezé quént pêl ind hor hassou d'hun bent hag hun dilausquou é creis er hoén hag en dianestet, rac en disterran tra e hell on laquat d'hur guérhein. Volanté Doué revon groeit!

Ni bun nés en inour de vout, etc.

CHOPARD *ha* BEAURY, *Mis.-apostolik.*

*Lisr aral en Eutru* CHOPARD, *d'en eutru Escob* COUVEZY.

Teresa, 17 Imbril 1842.

EUTRU ESCOB,

Ne mès casi tam hoar eit rein d'ob un doaire forb glaharus : marhue-é mem brer a garanté, m'ami dalbabl, en eutru Beaury : marhue-é guet un derhian n'en dès padet meit tair suhun hag en dès groeit debou andur ur gòir vartyr. En neu a imbril é ma oueit de receu é gurunen d'en nean. Hananet en anquin a me halon. En inisegnis en dès groeit rab er pêh e hellent eit rantein dehou en inour deliet. Bamdé é cresq er garanté bag er vadeleah ou des aveid on. Petra e rebethui hermen doh er mission nehue-men? Ne hortan meit hou ç'ordrénanceu. Goannik en hum gavan en déien-men ; chetui perac é scribuan quer fal. Credein e ran èlquènt é tein de bèn a drohein me zerhian.

Oh! eutru Escob, dober e mès ag hou pedenneu hag a hou penediction aveid on hag aveid er Missionmen e seblant rein un espérance caër.

Hou croaidur eit birhuiquin,

J.-M. CHOPARD.

*Lizr aral en Eutru* Chopard *d'er memb Escob.*

Teressa, er hetan a vis Ëst 1842.

Eutru Escob,

Abén-caër me mès gueliet dissoh doh un derhian calet ha néhançus, è hastan rein d'oh un doairé benac a zivout er stad e péhani en hum gavan é inisi Nicobar, ha discoein d'oh me hanauedigueah vad eid er sourci carantéus e guemëret ag ou queih missionér. Men dareu ne veint quet mui quen hnerhue p'em bou-ind scuillet én bon calon tinerroh ém hever eit hani un tad; p'em bou larët d'oh, mar bé tu, rah er poenien en dès plijet guet Doué turel ar-n-an, hag er fæçon burhudus m'en dès m'en goarnet én un amzër quen disconfortus.

Forh vad é oé oueit guet-n-emb en tair snhun quetan hur boé tremeinet é Teressa; eurus en hum gavemb dré en espérance crihue hur boé de hounit ol en ineanen-hont de Zoué. Mæs ur mis ne oé quet hoab tremeinet, ma tas d'en eutru Beaury ha mé couéh clan bun deu er memb dé. De guetan n'bur boé santet meit droug-pèn hag ur vænadur bras; arlerh é tas en derhian guet hè ol trebilleu, en huis, en anconit hag ur sèbèd hemb par. Quênt-pël é couéhas en entru Beaury én ur stad lan a dristeduegueah : n'en doé remæd erbet, na léh de vout én gorto a nitra guet er gneih gonivéd. Ne hellë quet memb bout é sël

doh-ein-mé, rac ma oen casi quer clan él d'hou, ha m'hum gaven me hunan er memb dianestæt. Diæz vehé d'oh, eutru Escob, hanaouet en tolp a drebillen en dés pouiset ar-n-amb hed-a-hed mis merh. Arrihue oé nezé en déieu santel e zégassé chonje d'emb a Bassion hur Salvér carantéus : er chonje ag er groéz ponnér en des douguet aveid omb, e scanné er bouis ag hun hani. A volanté vad en hur behé marhuet aveit-hou, él m'en dés marhuet dré garanté aveid omb.

Mâlettoh eid on dré en drougueu, en eutru Beaury e zou bet ehuc gúel digollet. En nean e zou bet digueoret aveit-hou, ha me zou-mé chomet ar en doar avel un dén forbanet. Dehou-ean de joeissein ag er joé, ha d'ein-mé de huannadein hoah arlerh me librance. Caër é gout é oe gúel preparet aveid on d'er marhue. Tremeinet en dès ur hlinhuéd hir ha calet guet un doustér bag ur peah hurhudus. Tri dé quênt é varhue en em boe-ean deværet. P'em boe guelet é ær dehuehan é tostat, haval guet-n-ein e oé crihueit un tamik me nerh. Noz ha dé é vezen ètal m'ami. Oh ! eutru Escob, guet a chonjeu e zé neze a voh ém speréd. Mem brassan consolation, arlerh en hani em boe é pedeia aveit-hou, e oé hum durel étré divréh men Doue ha ré er Huérhiès Vari, me mam carantéus. Azé oe e caven en nerh requis eit diasoh doh ur glahar quen anquinus. Er hetan dé a imbril, un tamik e raug goleu-de, é achibuas poénieu mem brér a garante. Me chairras é zeulegad én ur houlen guet Doue er græce de vout quênt-pêl lodéc én é eurustæt.

D'en taul a san-hiaul, é tas chonje d'ein, deuston d'em goannedigueah, larét en overen eit repos inean ur missioner santel ne horté marcé meit quement-ce eit monnèt d'er baraouis ha güélèt Doué. Ret e oe het d'ein hum 'glenet guet er gouivéd eid er beleiu;

laqueit-oé bet en ær un tamik é rang chair-noz ag er memb dé. Astennet hur boe-ean én ur vâguik pébani e chervigeas de châs. En insiguis hum dolpas eid en hétt bet er bé. Me guemèras me orlemanteu a vélèg eit gobèr er pedenneu deltei. Gusquet oé bet é souta-nen d'er heih missioner tremeinet, é zeu zorn, croé-zet ar é galon, e zalhe e grucefi hag é chapelet : ér stad-cè, ean e zegasse chonje d'ein a sant Françæs-Xavier, marhuet ên ur gouh logellik é Sancian.

Me zeli amen rantein testoni d'en inisceguis; discoeit ou des é quevér en eutru Beaury hillcib muyoh a volanté vad hag ur garante tinerroh eit ne heller bout en gorto guet gouived. Épad é glinhued, er re guetan ag er guér e zé forh hes d'er guelèt. Rein e hrent dehou d'er paravi rah er pêh e gavent güellan eit amenat é derhian, én ul laret debou dalhmad daibrein attâu un tamik benac eit mirèt a goll é nerh hag a verhuel. Lies a huéh é oe bet reit er goal avis-cé d'ein mé-memb, ha m'er receué él ur merche a volanté vad hag a zihouiegueah ur gouiv. Pe oé bet hanànet er goal aceidant-ce er hornad bro, er vistr brassan e zas de ziscoein d'ein ou foen hag el lod e guemèrent ém glahar. Me huélas mar-a-unan e scuill daren, hag er meleuni merchet ar faceu en ol e ziscoé erhoalb en anquin ou doé rah.

Eid on-mé, eutru Escob, me hunanik-caër amen, allad guet me hlinhuéd, ne més guellet a bris erbet na labourat na studial. Meh e mes a pe daulan ur sel ar guehet a amzer tremeinet hemb gober vad erbet, ar visieu quen hir collet aquêrh é tihuenn doh en der-hian : eurus hoab ma lausque guet-n-ein être peb dibue hueh nerh erhoalb eit schuel ar me hanvasi, ar mo bouh torcben hren, ha larèt me chapelet ha mem breuiér !

Bermen é hran un tamik benac gùel. A houdé mis gourhelin, e péhani e ma arsauet er glau, en harnan hag er breinieu doar, dré en arben a beré e oemb bet couehet clan, me mès cavet un tamik nerh ha goust d'em bouit; hellein e ran memb larèt en overeu : er bonheur-zé e mès casi bamdé ! Goleit a bræceu caérran men Doue, petra e helleheu-mé hoantat open, deustou ma on amen me hunan caër, forbanet pél doh er *vro* é péhani é on gannet ! Jesus eit tad, Mari eit mam, m'Æl-mad eit brer hag ami, oh ! me gav én-hai me ol bonheur, ha goal-véan é cav guet-n-ein é rid en amzer.

A hend-aral, em bout e rau larganté a bep tra : men gouivèd e vourr é rein : mar lahant un hoh, ind er rann étré en ol tyegueahen a guér, hag el loden huellan e arribue dalbeh guet-n-ein; bag on devout e rant quement a galon vad, m'ou dès, haval guet-n-ein, muyoh a blijadur é tegass d'ein ou donæzoneu eit na mès-me doh ou rereu. Er ré ma queméran ou donæzonicgueu guet-bai hum gav er ré eurussan.

Ne gredet quet neoah, deustou d'er garanté tinér ou dès aveid on, n'en dant jamæs d'hobér poen erbet d'ein. Un dra hemb quin, é mesq cand aral a béré e bellehen conz, e rei d'oh d'hanàouet reih peguement a boén e mès het e terhel doh ou dibouyegueah ha doh un fal gredenneu. Ur sadorn, er buemb a vis æst, me huélas é arribue étal me zyik ur vostad inisegnis, ha guet-hai paud-mad ag er vistr a guér, a beré unan e *zoa*gué ur porhel rostet e daulas étal me zreid. Me houlennas perac é quenignent quement-cé d'ein : « Rac m'ha eàramb, e oé bet rescondet d'ein. » Mæs arlerh quement-cé é oé un dra aral em boé quentéh hanàuet, deustou m'ou devezé bet carzet er huh doh-ein, *rac* ma houyeut reih en em bezé miret doh-t-bai a hobér ou chonje. Goudé ou dout clasquet hilleih a droyeu,

ind e zisclærias d'ein é oé ret dizoarein en eutru Beaury eit rein dehou d'ivét ha de zaibreiu, bag ar-lerb en turel én ur hoéd eit bout daibret guet en eiuèd argarhus : henneh-oe kis er vro, ha doh-t-hou é oé ret derbel ; ha ma ne oé couéhet tapen glâu erbet a boudé bueb suhun, ha ma yé ol en treu de gol, é oé en bani tremeinet e oé pén-caus a guement-cé. En disprisance e oé bet groeit a guis couh er vro, hemb quin, e astenné ur sébour quer souëhus eid er sassun-zé ag er blai.

Un druhé vras em boé bet doh en digaréeu-zé ha cand aral el d'hai. Me zisclærias debai, guet un bardébtæt santel, en em behé dihuennet bet er marhue ma vezé bet dizoaret mem brér é Jesus-Chrouist ; mæs rescondet e oé bet d'ein é oé deja groeit en affær. Quentéb me yas a rid trema el léh ma oé bet laqueit ; me gavas re é labourat ar houis ou nerb eit disolein ér châs, ha me hras debai er golein él aguént. Glâu e fall d'emb, e oé bet rescondet d'ein ; groeit debou couéh, mar vennet ma vou lausquet en bani marhue é peah. Er gueib tud-cé e chonjé é oé attâu er hogus prest de sentein doh-ein. Dihue bueh en ou doé deja goulennet amzer gaër guet-n-ein, ha quentéb é tisolé en amzér ; er bueb-men e oé glau e houlennent. Me hratas debai en em beze conzet doh en Doué bras e hra er péb e gar doh er hogus. Quement-cé ou distannas aben. Me boulennas er græce-zé aveit-hai én overen, hag er memb dé e tas glâu, mæs pas calz, ha me iniseguis de houlenn muyob guet-n-ein. En trenoz bag eu déieu arlerh é couéhas quement a hlâu, ma oé chomet bâ-met er ré ag er vistr en doé-ean goulennet guet er muihan bardéhtæt ; bag, él m'bum gavent diamén hemb guellein donnét d'er guér dré en arben ag ur glâu quer bras, ind e grié én air ag en amzér : « Er-hoalh, *signor padre*, erhoalh, arrestet.            11

A pe zant de boulenn glàu guet-n-eiu pé d'em zragairécat, me rescond debai n'en dé quet mé-é, mæs en Doué mad e zégass er glau; diar guement-cé m'hum laqua aben d'ou disquein ha de gonz debai ag er péh e sell ou incaneu. Er goahan tra-zou, poén ou dès é hont petra e laran. Quer ponnér-é on speredeu, que n'hellant quet casi achuel bet en treu spirituel, hag ou langage e zou queu dibarfæt, que n'en dès chet conzeu eit ou laré. N'en dès meit un nebedik gouivèd hag en dès un hanànedigneah benae a lézen Jesus-Chrouist. Gout e rant n'eu dès meit un Doue hemb quin, en des crouéet en neau hag en doar.

Amen é achihuan me liér deja forb hir; me scrihuou hoah d'oh réral queuteh él m'em bou en tu d'ou hass d'oh.

CHOPARD, *Missionèr apostolik.*

---

*Liér aral er memb Missionèr d'er memb Escob.*

Teressa, er buarzèvèd ièd a vis Calan-goeyan 1842.

Eutru Escob,

Eid achibue el liér e mès casset d'oh é mis ǽst dehuéhan, ha rescond d'er garanté tinér e hoés eid hou missionèr youank, é han hoab de scrihue d'oh.
De guetan, eit cresquein joé hou calon, me zeli larèt d'oh é cavan amen guet larganté ol er pèb e hell gobér lebuiné m'inean. Bamdé en e mès er bonheur de larèt en ovcren; ha nezé, nnannet guet Doué me halon, me gav ol en nerh a behani en e mes un dobér quer bras él léh ma on. Guel-ar-huel è ha guet me iniseguis; ne hellant quet nehai ou dout caërroh santimanteu eid er rè on dès ém hevèr hag a zivont hul lézen santel. Deja é hanàuant, a grihue, er güirionéen quetan ag er grechéneah, ind e za d'en overen el liessan ma hellant, hag hi hleuèt e rant guet ur grèd santelloh eid hilleih a grechénion, hemb boulgeal ag ou léh hag hemb sannein grik. Gout e rant é venn é conz doh en Eutru Doué, ha drè guementcé é vent souéhet bras. Pe huétant me hatechimerion è soublein ou fèn, pè è hobér sin er groëz, ind e hra èl d'hai.
A houdé en eih a buengolon, me mès groeit èn hoban un meniér cambrik, è pèhani è ma me autær, un daul, me livreu ha men gulè. Dré en arben a

béhieu liein, a béré é hran tenneriseu ha mar-a-limage, eid ou goarnissein, me mès groeit ur gabinedik eit studial, ha m'hum denn abont a pe fal d'ein bout me bunan-caër, hag ur chapélik hurhudus bras eid ol er gueib gouived-men. Ind e chom abont hanter-æriadeu d'hi sellet hemb larèt guir erbet; ha, goude bont bet pél souéhet ha bâmet, ind e houlenn caad tra gnet-n-ein, ba me gav en tu dc gonz debai ag er guirionéen ag el lezen a grechéneab.

Me mes bet er gonsolation de vadecin un dén couh, hag é salvedigueah e zou er hetan freh en dès conzeu Doué dougnet én inisen-men. A boudé den vis ma oé clau, me asséc en disqnein guellan ma hellen, revè o stad ba mo hani me-memh. Er hrechèn nehué-men, marbue tair suhun arlerh e vadient, é pehani en hum gavé guet ur peah bras casi ol en dnd ag er guér, e zou bet béiet guet en ol lideu ha pe-dcnneu ag en Ilis. Souëhet-ind é huélet er sourci e mès bet a nebon én é ghnbuéd, ha ne scuéhant quet nehai é laret e on ur missionér lan a vadeleah. Er brnd-cé, m'el lar d'ob guet güirioné, e gresq bamdà dré en arben ag er remædeu e ran d'er ré clan. Me mès bet er bonheur de huellat de var-a-nnan, ha drest er réral, de zeu zén dantet guet serpantéd, de zantadur péré ne gredér quet é beller doug secour.

Arlerh quement-cé, eutru Escob, ne hellan quet mirèt a chongeal é credcbet él on é vleuou quênt pêl lezcn Jesus-Chrouist é creis en inisen-men, lem a bouivéd; mæs ne zelian quct nahein en em bou é raug quement-cé hilleih a victoérieu de zou-guein hag hilleih a boénieu d'andur. Hemb conz d'oh ag en argand e zou ret cavouet ér pèn-quetan a bep mission, m'bou ped, a greis me balon, de zegass missionnerion nehué sél-quênt sél-huel: puar bélég

e zou a vremen requis cavouet eit rein on goulen d'er pedair iniaen Kamorta, Chaoura, Katchoul ha Nancouvry, a béré en dud e zou quen nannéc de gonzen Doué! Me mès guèlet er penneu-quetan a nebai, ha laret mad ou dès d'ein é ma rab en dud én hirreab d'emb, é quenigueant tyér d'emb, é quemereint sonrci bras a ban-amb, hag é ma chonget dehai a grén donnèt de vont crechénion. Pligeèt guet Jesus-Chrouist galhuein quênt pêl é mesq é zevéd en dud lêal-zé ba lan a volanté vad!

Hou pénédiction eit-bai bag eid-on, èntru Escob! ne houlen qnin guet-n-oh er yonankan hag er peurran ag hou pugalé.

J.-M. CHOPARD, *Missionér apostik.*

*Lier aral er memb missionèr d'en eutru* Renier, *missionèr apostolik a Verguy.*

Téressa, en unéc a vis Dù 1842

EUTRU HA MEN BAÉA EA GARANTÉ,

Open eih mis-zou ma on é sell a gavonet en tu de rein men doaire d'er ré en dés chonje a han-an. Himhue ma ha ul læstr a vro er Saus, carguet a *goco*, de laquat de houil, me bourfit a volanté vad er habitén eit larèt d'oh en e mes receuet el liér e hoès scrihuet d'ein é mis imbril, hag é pèhani é tiseoet ur garanté quen tinér eid unan ag hou predér ne hanàuet hoah meit a hanhue. P'em boé receuet er mereheu-ze a garante, m'hum gavé goanneit bras dré en derhian ha dré er hol ag er heih eutru Beaury: pe vehen bet oueit guet er vâg e oé deit d'em bemér eit monnèt trema oh de glasq nerb revé er horv ha revé en inean, ne gredan quet é vehen bet oueit pêl quênt ma vehé bet ret turel me horv ér mor. Bermen é ba eaër guet-n-ein; groeit-on doh en mis diyahus-men, ha me huél ag un tu er gouivèd é tonnèt guet caranté én arben d'em ol dobérieu, hag ag un tu aral, en ivoul gredus ou dès de cheleuet eonzen Doué e bredégan dehai. Ne houlennan guet-n-oh meil ur bannik gùin benae eit larèt en overen.

Er habitén en dès hum garguet a me liéreu, en dès reit d'ein calz a zonæzoneu. Trugairé en dén-zé a volanté vad, me hell bermen, guel eil biscoah, larèt é hès amen peb tra guet larganté eid ur missionér é mesq er gouivèd. Em bout e ran memb hilleih a dreu e mès bet guet er habitén-zé, ha ne houyan quet de betra é mant mad. Pe zehet d'em güélèt, hui e huelou hui-memb pêh quer pinhuik-on (1).

Pedet aveid-on.

J.-M. CHOPARD, *Mis.-apostolik.*

(1) En eutru Renier e zou diblacet a Verguy en uiguênd a vis merh 1843, eit moanèt de huélèt en eutru Chopard.

———

## GUERZEN.

### TUD GOUIV ER BROYEU PÉL.

*Ar ton nehué :* O lnce qni mortalibus ;

*Pé :* Mé hum abandon d'oh, men Doue ;

PÉ




A ga- lon sta- gnet doh hur bro,



Hemb la- rèt de- hi que- na- vo,



Li- ès a- hoel, ô Bre- to- nèd ! D'er bro-



ieu pèl damb a spe- rèd.

O gloes anquinus, ô glabar !
Guet a bopleu zou ar en doar,
Hinihue en dé, hoah hemb lézen,
Hemb fé erbet bag bemb creden !

Splannet neoah en dés en de
Ma huéleint reih er huirione ·
Ur vrediab e zon sàuet,
*Brediah caër er Fé* hanbuet.

Dré-z-hi bnm streàu er gùir lézen
É ta er bed de vout crechén;
Dré-z-hi hermen, ér broien pêl
Predég e rér en Aviél.

Bêlean, gnet ur grèd nerhus,
Sentus m'en dint dob boéb Jesus,
E ziblass ag en Allemagn,
A vro er Pab, a Franç, a Spagn,

Ag en Irland, bro penr, goasquet,
Mæs catholik mar dès ér bed;
A bep leh, èl un taul guéren,
A vanden é hant, a vanden!

Tan berhuidant er garanté,
Abraset e hoès ou ine !
D'ou zud é larant quenavo,
Aveit monnèt pêl dob ou bro.

N'hanàuant mui na tad na mam:
D'ou dareu ne dinérrant tam,
Hum denn e rant ag ou divréh:
Dilés santel, te zougou fréh !

N'en dès hent fal na goal-amzér,
Risclen ar vor, ar væz, é kér,
A harrei doh-t-hai a monnèt,
A monnèt tré d'el ich merchet.

Mæs amen, allas! pé zoarant,
Na trohéquet hro e gavant!
Tud gouiv én ou raug e dehou,
Pé d'ou daibrein bihue e ridou!

Arrihue-oh, queih apostolèd:
Ar un doar risclus é querhet.
Satan, guet counar, én arflen,
A hep-tu d'oh e stenn laceu.

Béleau queih, querhet neoah,
Calz a hent e hoès d'hobér hoah;
En Doué e gàret vou guet-n-oh,
Ha pleinat hou ç'hent e hrei d'oh.

Ind hum laq enta guet doustér
De dennein lod de ribl er stér,
Én ur ziscoein dehai treu hràu,
Zou joé guet-hai guélèt attau.

D'unan ind e ra un adue,
Ur spillen d'un al, pé ur sé;
Ha, guet peur donæzonigueu,
Ou dôuna a nehediguen.

Goudé m'ou dès hum gansoriet
Ha groeit ou feah, doh hum huélèt,
En hum laq er gueih Vélean
De gonz dehai a Væstr en nean.

D'en taul qnetan, ne chonget quet
É veint aben dibayannet;
Beh ou devou dob hum zaccor:
Dor ou halon tam ne zigueor.

Eit dégass en tren de fin vad,
E vou ret billeib labourat;
Mæs secour Doué hag intampi
E zei de hên ag ou gouni.

Discoeit von dehai er gùir hent
Hag é péb folleab é vihuent;
Debuéhattob, pe veint disquet,
É veint-ind éhué badéet.

O Badient! brasset burbnd
A hrès é caloneu en dud!
Caërret scùirieu a santeleab
A res-té d'emb, ô Crechêneah!

En dnd goniv-men, groeit crechénion,
E gâr Doué a greis ou halon.
Na bourraplet-é ou gùelèt
Doh er pedein é creis er boèd!

Lêzen Doué e virant erbat,
Gùel calz eid omb-ni lies mad:
Rê-memh e ya beta credein
Ne zeliamb quet ni péhein.

Gredns m'en dint, ha lan a fé,
Ind e sàu ilisieu de Zoué,
Hag eit cleuêt nn overen,
Tregond leàu e hrehent aben

Ag en tu-ral, mar sàn brèzel
Aveit discar ou fé santel,
E veint cavet sonn él ur rob :
Troein cain de Zoué, merhuel quêntoh !

Guet a nehai zou bet gûêlet
Doh pilérien sterd liamet !
Ou hik é mont guet en tauleu !
On goaid é hobér poulladeu !

È creis neoah poénieu quer garhue,
On bassé beta dor er marhue,
E larent hoah : « Me zou crechen,
« Me zalh, men Doué, doh hou lézen. »

Oh ! guet a Vartyrèd nehué,
Ér broieu pêl, e sàu d'en né !
Guet a vugalé, hoah distér,
A zorn Lucifér e scrapér !

Candalhet enta, Bretonèd,
Pé quêntoh, eresquet hoah hou créd
De salvein, dré alézoneu,
Queih tud gronnet d'en ol vineeu.

Peb suhun, guet ur blanc hemb quin,
Hui e salvou eit birhuiquin
Calz a dud e zou de Satan,
E zeli mont guet-hou d'en tan.

Gout e reint d'oh, memb ar en doar,
Eit quement-eé ur grad hemb par ;
Hag ur bnèh ma veint dirac Doué,
Ind e bedou eid oh ehué.

